# INTRODUCTION

D'AR

# VUEZ DEVOT,

*Composet gant Sant* FRANCES DE SALES, *Escop ha Princ a Geneve, ha lequeat e Brezonec gant ur Belec eus a Escopti Leon.*

Ul Levr an excellanta evit instruction ar Bopl.






E QUEMPER,

E Ty YOUEN-YAN-LOIS DERRIEN, Imprimer ar Roue hag an Autrou'n Escop.

*Gant Approbation, Permission ha Privilach.*

# P R E F A Ç

*Eleac'h ma ȝeo discleriet petra so comprenet el Lêvr-mâ.*

AR re pere o deveus tretet eus an devotion o deveus bet casi oll an intention da instrui principalamant nep so pell ha diangaich diouz ar c'homerç hac ar sourci eus ar bed, pe da viana o deveus desquet un hevelep devotion pehini a zoug d'en em diangagi ha da bellaat diouto antieramant. Hoguen va intention-me eo instrui ar re pere a vêv er c'heriou, en tieguezion hac e creis ar bed, ha pere diouz o c'hondition a so obliget da gundui ur vuez commun evit an exterieur; pere lies a veich, var zigarez e pretandont penaus e ve impossibl dezo cundui ur vuez devot, ne fell quet dezo so-quen sonjal e antrepreni, o veza avis ganto penaus, evel na gred aneval ebet tânva greun ul lousaouen hanvet *Palma Christi*, den ebet ive ne dle pretandi ar palm eus an devotion gristen, emezo, endra ema o veva ετouez ar pres eus an afferou temporel. Hac e tisquezân dezo penaus, ec'his ma vêv ha ma so ar perles fin e creis ar mor hep quemeret berad dour mor, hac echis ma zeus e certen Enesi feunteuniou a zour douç e creis ar mor, ha ma nich ar Pi-

¶ ij

rauftet dre'r flammou hep devi o diouafquel; dememes ç c'hell un ene courachus ha ferm heva er hed hep receo an humor fall eus ar bed, e c'hell caout fourcennou eus a un devotion douç e creis an dour c'huero eus ar hedmâ, ha nigeal etre ar flammou eus an desirou terrien hac eus ar fourciou temporel, hep devi diouafquel an desirou facr eus ar vuez devot. Guir eo penaus ez e diæs an dra-fe, ha rac-fe em be c'hoant e teuhe cals da lacat o foan hac o fourci en dra-fe gant mui a ferveur eguet n'o deveus great bete vremâ: evit quemenfe eo e c'hæflaàn continui dre al Lêvr-mâ da rei ur ficour bennâc d'ar re pere a antrepreno gant ur galon gourachus cundui ur vuez devot.

Adreffi a rân va c'homfou da Philotee; rac ec'his ma fell din e ferviche d'ar profit commun eus a gals a eneou an inftruċtionoumâ pere am boa fcrifet da guenta evit unan hepquen, abalamour da-fe en em fervichàn eus a un hano pehini a ve ive commun ha convenabl da guement a fell dezo beza devot; rac an hano a Philotee a finifi un ene pehini a gar Doue, un ene devot da Zoue. O confideri eta en oll inftruċtionou-mâ un ene pehini, dre an defir da veza devot, a zoug e c'halon da garantez Doue, em eus great an Introduċtion-mâ eus a bemp Quevren pe a bemp loden. Er Guevren guenta e c'hæflaàn gant certen remontrançou hac exer-

eiçou cheinch an desir simpl eus a Philoree en ur resolution antier pehini a ra er fin goude e C'honfession general, dre ur hrosestation ferm, heuliet ganr ar Gommunion sacr, pe en hini oc'h en em rei d'e Salver hac oc'h e receo, e deveus an eur da antren en e garantez santel. Quemense great, evit e c'hundui easfoc'h, e risquezàn dezi en eil Quevren diou voien excellant d'en em unissa mui-ouz-vui gant e Vajeste divin, hac an diou voyen-se eo ar Sacramanchou pe dre re e reu an Doue mad-se davedomp, hac an Oræson santel pe dre hini hon ten daventá. En drede Quevren e risquezàn dezi penaus e rle en em exerci e cals a vertuziou ar re bropra evit e avançamant; ha n'en em arrerân nemet var certen avisou particulier, pere 'ne vise quet eas dezi da guemeret a leac'h-all nac anezi e-unan. Er bedervet Quevren e ràn dezi anaout certen finessiou ha rromplereziou eus e adversourien, hac e risquezàn dezi pe e fæçon e rle en em bresfervi diouto, ha rremen dreisto evir pourchu e desfein caër. Finalamant er bempet Quevren e ràn dezi en em denna un nebeur a gostez da heana ha da rapari e nerz, evit ma c'hallo goude eürussoc'h a-se tenna bro hac avanç en hent eus ar vuez devor. Chetu a-se petra so comprener ebarz el Lëvr-mâ. Guit eo e scritân hac e comsan eus ar vuez devot, hep beza devot va-unan; hoguen

certenamant ne d'e quet n'am eus c'hoant da veza, hac ar c'hoant pe an affection-se eo a ro couraich din d'hoc'h instrui var an devotion, evit d'ar fin, o tisqui deoc'h beza devot, ma tisquin ive beza va-unan : rac evel a lavare un den abil, ar fæçon vad da zisqui en studia, ar vella c'hoaz eo beza fourcius da glevet ; mæs ar vella tout eo disqui d'ar re-all ; pa ze guir penaus, o tisqui d'ar re-all e tescomp guell a-se hon-unan. Alies e c'herru, eme Sant Augustin o scrifa d'e Zevodes Florentina, penaus an ofiç da zistribui a servich da verit evit receo, hac an ofiç da zisqui d'ar re-all a servich da fount evit disqui hon-unan.

Ar plac'h caër ha chaft Rebecca o toura quezec Isaac, a oue destinet da veza pried dezàn o receo eus e berz cleier discouarn ha brasseledou aour ; evelse e c'hesperàn digant ar vadelez infinit eus va Doue, penaus o cundui e zènvet quer d'an dour a silvidiguez eus an devotion, e rento va ene pried ive dezàn, o lacat em discouarn ar c'homsou aour eus e garantez santel, hac em divrec'h ar brasseled spirituel, me lavar an nerz d'o exerci ha d'o fratica ervat : eno eo e consist ar principal eus ar guir devotion. Me a supli ar Vajeste a Zoue, ma plijo gantâ rei ar guir devotion-se din ha d'an oll vugale eus e Ilis, pe da hini e fell din da jamæs soumeti quement a scrifàn, quement

a ràn, quement a lavaràn, quement à zefiràn ha quement a ſonjàn.

---

## *O R Æ S O N*

*Evit dediꝫ al Levr-mâ da c'hloar Doue ha da ſilvidigueꝫ an Eneou.*

O Va Jeſus douç ha mad, va Autrou, va Salver ha va Doue, chetu me amâ proſternet dirac ho Majeſte, o c'hoffr hac o redia al Lêvr-mâ d'ho cloar : roit an nerz hac ar vertuz eus ho penediction d'ar c'honiſou pere a ſo ennâ, evit ma c'hallo an Eneou, p'evit re æm eus-èn great, receo anezàn an inſpirationou ſacr pere à zefiràn dezo, ha particulieramant an inſpiration da implori vernon ho trugarez infinit, evit d'ar fin, o tiſquez d'ar re-all an hent eus an devotion er bed-mâ, na veziu quet reprouvet ha collet eternelamant er bed-hont, mæs quent-ſe ma canin ganto da jamæs evit Cantic a driomphl ar guer-mâ pehini a bronnonçàn eus a greis va c'halon e teſteni a fidelire emeſq an dangerou eus ar vuez mortel-mâ.

BEVET JESUS, BEVET JESUS.
Ya, va Autrou, va Jeſus,
Bevit ha renit c'hui hepquen
En hor c'halonou da viquen. *Amen.*

SALVATOR MUNDI,




Miſerere nobis.



# INTRODUCTION D'AR VUEZ DEVOT.

## QUENTA QUEVREN

*Pehini a gompren an avisou hac exercicou requis evit cundui an Ene adalec e c'henta desir d'ar vuez devot bete ar resolution antier d'e antrepreni.*

---

### AR C'HENTA CHABISTR

*Petra eo ar guir devotion.*

DESIR hoc'h eus d'an Devotion, Filotee, abalamour ma c'housoc'h ervat, dre ma hoc'h eus ar feiz, penaus ez eo ur vertus hac a so agreabl bras d'ar Vajeste divin: mæs eguis ma teu ar fautou dister, pere a gommeteur e commançamant un affer bennac, da grisqui mui-ouz-vui sul ma c'havançeur en affer-se, ha da veza casi impossibl remedia

outo erfin, eo ret da guenta oll ec'h ouf-fac'h petra eo ar vertus a zevotion : racevel na deus nemet ur guir devotion, ha ma zeus un nombr bras a zevotionou vean ha faus; ma na enevit pehini eo ar guir de-votion, ec'h allac'h en em drômpla, oc'h en em amusi gant un devotion imprudant ha superstitius.

Ur Peinteur hanvet Atelius a gustume peinta quement Imaich a rea, diouz an ear hac an heveledigucz eus ar merc'het pere a veze d'e faltasi; evelse ivez e teu peb hini da beinta an devotion diouz e inclination hac e faltasi. Nep a so en em roet d'ar yun, en em guef devot-bras o yun alies, pegue-ment bennâc ma vez leun e galon a rancun hac a gassoni; hac evintân da veza quer fobr, na grete quet tempra e deot er guin nac en dout so quen aveziou, n'en devezo damant ebet d'e dempra e goar e nessa dre an drouc-prezec hac ar c'halomniou. Unan en em istimo devot abalamour ma lavar cals a oræsonou bemdez, peguement bennâc goude an oll Pedennou-se na lavaro quet nebeutoc'h a gomsou c'huero, dipitus hac arrogant etouez tud e dy hac e amesteien, ha martese c'hoas e vezo sujet d'al leoudouet ha d'ar goal bedennou. Un all a fonch beza devot var zigares ez a lies-a-veich da gofes ha da Gommunia pe d'an Oferen, ha couf-goude ne les quet na de corrompet e galon

gant an avariçder pe gant an impurete. Darn a zigor volontietamant o dourn da reï an aluzen d'ar boerien; mæs n'ellont quet digueri o c'halon da bardoni d'o adversouryen: darn-all a bardono d'o adversouryen, mæs evit paëa o dle hac ober ervad ouz nep ma o deveus grêt gaou ountâ, n'ar graint jamæs nemet dre gontraign. Ur re-mâ oll a dremen communanamant evit tud devot, ha coufgoude n'en dint morse-tout.

Officeryen ar Roue Saül a glafque David en e dy, evit e arreti; Michol e Briet, evit o amusi, ha reï leac'h dezâ da dec'het, a lequeas un imaich pren en e vele, hac o veza goloet an imaich-se gant dillat David, ha lequeat ur c'hroc'hen blevec var dro e benn, e roas dezo da gridi oa David memes a yoa eno cousquet ha clân. Chetu aſe pe e ſeçon e teu cals d'en em c'holo gant an exterieur hac an apparanç eus an devotion ſantel, hac e roont da gridi ez int tud devot ha ſpirituel meurbet; mæs e guirionez ne dint nemet imachou prenn ha maſclou a zevotion.

Ar guir devotion, Philotee, a ſuppos carantez Doue da guenta, p'evit lavaret guell, ne deo quen tra nemet carantez Doue memes ar parfeta hac an excellanta: rac e quement a ma teu carantez Doue da orni hon Ene, ez eo glavet graç, dre ma hon rent agreabl dirac e Vajeſte divin; e que-

ment ha ma ro deomp an nerz da ober ar mad, ez eo galvet carantez; mæs pa vez erruet bete ar basen a berfection oc'h hon lacaat non pas epquen da ober ar mad, mæs ouzpen d'e ober gant fourci, gant dilijanç hac alies, neuse ez e galver devotion. An Autruchet ne nigeont james diouz an Douar; ar Yer a ra, hoguen dibaut a veich eo, ha ne nigeont nemet a isel ha gorrec, mæs an Eglet, ar C'houlmet hac ar Guinniliet a nich alies, buan hac huel: evelse ivez ar bec'heryen ne nigeont quet etrese Doue, atao int rampet ouz an Douar ec'his an Autruchet, na ne reont netra nemet evit an Douar; an dud honest, pere n'o deveus quet c'hoaz tizet an devotion, a nich evit guir etrese Doue dre o actionou mad, hoguen dibaut a veich e, ouzpen ma zint pouer ha gorrec ec'his ar Yer; mæs an dud devot a nich varzu Doue alies, buan hac huel ec'his an Eglet hac ar C'houlmet. En ur guer an devotion ne de quen tra nemet un diligeanç hac un agilite spirituel dre voyen pehini e ra enomp ar garantez peautramant ny a ra enni prontamant ha gant affection quement so possibl deomp da ober a vad: hac ec'his ma zeo ar garantez e hon laca da observi oll Gourc'hemenou Doue generalamant hac universelamant, an devotion ivez e hon laca d'o observi prontamant ha dilijantamant. Ha rac-se nep na

obſerv quet oll Gourc'hemennou Doue, ne ell beza iſtimer na den hnneſt, na den devot; pa ze guir penaos evir beza den honeſt, e ranquer caout ar garantez a Zoue, hac evit beza den devot e ranquer ouzpen ar garanrez-ſe caout un attantion beo, pront, ha diligeant da ober ar mad.

Hac evel ma conſiſt an devotion en ur garantez excellant, n'hon rent quet epquen pront ha diligeant da obſervi oll Gourc'hemennou Doue, mæs dont a ra ouzpen d'hon excita da ober prontamant ha gant affection muy hac a ellomp a euvrou mad, evit ha na vent gourc'hemennet deomp, nemer epquen cuſulyet, pe inſpiret. Rac evel un den, a ſo nevez ſavet eus a ur c'hlevet bennâc, ne vale nemet quenient ha ma ze rer dezâ epquen, ha c'hoaz gant diegui hac aznugegam; toudememes ur pec'her nevez ſavet eus e vnual habitud ne guerz en hent eus e ſilvidiguez nemer e quement ha ma c'hordren Doue dezâ epquen, ha c'hoaz gant lachete ha gant ponnerder a galon, quen n'en devezo acquiſitet an devotion: neuſe ec'his un den yac'h cloc'h, e teu non pas epquen da guerzer, mæs da redec ha da lammet en henr a Gourc'hemennou Doue, hac ouzpen e rremen gant couraich dre an henchou diſficila, oc'h heul ar guſul hac an inſpiration eus an Eê. Erfin ne deus quet muy a ziſaranç etre at garârez hac an devotion, eguet

a so etre an tan hac ar flam ; rac ar garantez eo an tan Spirituel eus an Ene , ha pa vez anflammet bras enni e galver devotion : en hevelep-fæçon an devotion ne adjout quen tra var an tan eus ar garantez nemet ar flam, pehini a rent ar garantez pront, esquis , ha diligeant quen da observi Gourc'hemennou Doue , quen da heul ha da exerci e gusulyou hac inspirationou celestiel.

## AN EIL CHABISTR.

*Ar vertus hac an excellanç eus an devotion.*

AR re a zigourage gueichall an Israelitet da vont d'an Douar a bromission , a lavare dezo penaus ez oa ur vro, hac a zevore an habitantet anezi, da lavaret e penaus an ear a yoa eno quer malin, na allet quet beva pell ebars, hac oa quer bras ha quer cruel, emezo, tud ar vro-se, ma tebrent an dud all ec'his guesclevet. Chetu ase, Philotee, pe e fæçon e teu ar bet da zecria muya ma c'hell an devorion santel , o represanri an dud devot gant ur visaich tear, trist ha chagrin, hac o lavaret e vez caus an devotion da gaout un humor chagrinus ha caffaüs. Mæs evel ma c'hassure an daou'zen santel Caleb ha Josuë penaus an douar a bromission a yoa ur vro gaër hac ur vro excellant, hac e vise agreabl ar jouïslanç anezi; de memes e teu ar Spe-

ret-Santel dre c'henou an oll Sent, hac hor Salver e-unan dre e c'henou propr d'hon assuri penaus ar vuez devor a so ur vuez douç, ur vuez eürus, hac agreabl meurbet.

Tud ar bed a vel ar re zevor o yun, o pidi Doue, o soufr an injuriou gant patiantet, o renta servich d'ar re glãn, o rei an alusen d'ar bcoryen, o veilla, o vouga o c'holer hac o drec'hi o goual inclinationou, oc'h en em briva eus a bligeadurez o c'horf, hac oc'h ober cals a draou all evelse, pere naturelamant a so rust ha poanius bras : hoguen tud ar bed ne velont quet an devotion interieur ha cordial, pehini a rent agreabl, douç hac eas an oll actionouse. Considerit ar guenan var an thin, ne guefont el loufaouen-se nemet ur suc c'hucro, mæs en dra vezont oc'h e suna er chenchonr e mel, dre ma zeo o natural quemenet. O den ar bet guit eo e guef an encou devor cals a c'huevrder hac a ziesamant en o exerciçou a binigen hac a vortification; mæs en dra vezont oc'h o ober e teuont da chench ar c'huevrder-se en un douçder agreabl.

An tan, ar flamou, ar rodnu hac ar c'hlezeyer a seblante d'at Verzeryen ec'his boquejou, hac ec'his ur chuez an excellanta, o veza ma zoanr devot. Marg'ell an devotion renta erc'hisse douç hac agreahl an tourmanchou cruela hac ar maro memes, petra

na rayo-hi e quêver an excreiçou all hac an actionou vertuzus? Ar ſucr a zeu da zouçaat ar frouez pere ne dint quet meur, ha da vellaat ar re ſo drouc-vlaſet evito da veza meur. An devotion eo ivez ar ſucr ſpirituel pehini a zeu da zouçaat ar mortificationou, hac a vir na noas ar gonſolationou. Lamet a ra ar chagrin eus a ſperet ar beorien, hac ar ſourciou diregleт eus a ſperet ar binvidien; miret a ra ouz nep ſo en adverſite, na zeu d'en em deſoli, hac ouz nep ſo e proſperite na zeu d'en em ourgouilli; ampeich a ra un den, na guemer triſtidiguez pa vez en e bart e-unan, ha na guemer re a laouenidiguez pa vez aſſamblès gant reall; ſervichout a ra da dan er gouàn ha da c'hliz en hàn; gouzout a ra cundui ſarguentez hac anduri paourentez; quercouls e rent profitabl an enor evel an diſprigeanç; receo a ra gant ur memes diſpoſition ar blijeadur hac ar boan, hac e carg hon Ene eus a un douçder hac eus ur joa pehini ſo admirabl.

Contemplit ſqeul Jacob, honnez a ſo ur guir imaich eus ar vuez devot: an daou boſt eus ar ſqeul-ſe a repreſant a ur c'hoſtez an oræſon pehini a c'houlen caout ar garantez a Zoue, hac a ur c'hoſtez all ar Sacramanchou pere a ra caout ar garantez-ſe: bizier ar ſqeul ne dint quen tra nemet ar paſigner eus ar garantez-mâ, evit monet dreizo eus

a vertuz e vertuz, pe o tisquen dre an actiun da ficour an Nessa ha d'e supporti en e zesautou, pe o pignat dre ar gontemplation d'en em unissa gant Doue. Considerit bremâ, me ho ped, ar re so er squeul-se, elez int pere o deveus corfou humen, hac a represant manific an dud devot, pere o deveus ur speret angelic. Yaouanc e tisquezont beza palamour d'ar vigueur ha d'an agilite eus an devotion pehini a so enno. Diouaf-quell o deveus da nigeal ha d'en em c'horren etrese Doue dre an Oræson santel, hoguen treid o deveus ive da vale gant an dud, evit beva e peoc'h hac en union gant an oll: o bisaich a so caër ha laouen dre ma recevont gant douçder ha gant joa quement a erru ganto er bet-mâ : o divesquer, o divrec'h hac o fen a so en noaz, evit rei da entent penaus no deveus quen motif na quen dessein en ho songesonou, en o affectionou hac en o actionou, nemet da bligeout da Zoue : ar rest eus o c'horf a so guisquet gant ur saë pehini a so caër ha liger, evit disques penaus, peguement bennaac ma en em servichont eus ar bed hac eus a draou ar bed, n'er greont nemet ligeramant en ur dremen, n quemeret epquen ar pez so requis d'en em antreteni hervez o c'hondition. Chetu ase pe e fæçon en em gomport an dud devot. Credit dime'ta, Philothee, an devotion eo an douçder eus an oll douçde-

ryou hac ar rouanes eus an oll vertuzyou, pa zeo ar berfection eus ar garantez. Mar deo ar garantez ul leaz, an devotion eo an dien aneza; mar deo ur blanten, an devotion eo ar bleun anezi, mar deo ur mean precius, an devotion eo an eclat a ra dezâ luguerni; ha mar deo ur baum pe un ongant precius, an devotion eo ar c'huez mat anezâ, mæs ur c'huez an excellanta pehini a gonfort an dud, hac a rejouis an Elez.

## AN TREDE CHABISTR.

### *Penaus ec'h apparchant an Devotion ouz peb seurt vocation tud.*

Doue, pa groueas ar Plant, a c'hourc'hemennas, ma tougse peb hini anezo e frouez diouz e seurt; evelse ivez ec'hourc'hemen d'ar Grisrenien pere eo ar Plant beo eus e Ilis, ma tougint frouez a zevotion peb hini hervez e stad hac e vocation. An devotion a dle beza exercet en ur fæçon gant an Digentil, hac en ur fæçon all gant ar Païsant, en ur fæçon gant nep so fervicher pe fervicheres hac en ur fæçon all gant nep so mestr pe vestres, er fæçon-mâ gant nep so e priedelez hac er fæçon hont gant nep na de ma quet: hac ouzpen so, ret eo accommodi an exerciç eus an devotion diouz an nerz, diouz an afferou ha diouz an deveriou en deveus peb-unan.

Livirit din, Philotee, hac en a ve apropos da nep en deveus rud da c'hoüarn ebarz er bed, choum er folitud evel ar Chartreufet pe an Ermitet? Ha ma na falfe quet d'ar re a fo e priedelez acquifira netra muguet ar Gabucinet; ma falfe da un Arrifan pe da ul Laboureur choum epad an deiz en Ilis evel ar religiufet ha ma teue ur C'hrec da zilefel ar fourci eus he famil hac eus he zieguez, pe ur fervicheres da zilefel he fervich evit tremen at mintiniou hac ar pardaeziou her-a-het en oræfon, ha ne ve quet hounnez un devorion ridicul hac un devotion direglet hac infuportabl? Ar faut-fe a erru coufgoude alies; hac evel-fe rud ar bed, pere ne zifarantont quet ar guir devotion diouz ar fals devorion eus ar re a fonch dezo beza devot, a zeu da vurmuri ha da vlam an devorion, pehini ne de quet caus d'an difurziou-fe na cals na nebeut.

Non, Philotee, ne deus netra vouaz eus an devotion-fe, peb-tra fo vell anezi, ha mar mir ouz-unan bennac na ra e zever hac e fervich ervez e vocation hac e ftad, certenamant nemet ur fals devotion ne deo. Ar venanen, eme Ariftod, a den he mel eus ar fleurachou, hep noafour dezo, oc'h o lefell antier a fresq evel ma int cafet ganti; mæs ar guir devotion a ra c'hoaz guell: rac ouzpen na noas da nep feurr vocation na da nep feurt affer, e teu fo quen d'o renta cae-

roc'h hac agreaploc'h. Peb feurt mein preeius o veza tolet er mel a luguern mui a fe peb-unan en e liou; ha peb den ivez a zeu da veza cals agreaploc'h en e vocation hac en e ftad pa en em ro d'an devotion: ar fourci eus ar famil a vez rentet pefiploc'h a fe, ar garantez etre ar priedou a vez finceroc'h, ar meftr a vez fervichet gant mui a fidelite, ha peb feurt occupation a vez eafet eaffoc'h ha douçoc'h a fe.

Un errol eo ha memes un herefi fallout banifla ar vuez devot eus a douez ar Soudardet, eus a douez an Artifanet pe al Labourerien, hac eus a douez an dud demezet. Guir eo, Philotee, penaus en feurt vocationou-fe ne aller quet exerci an devotion pehini ne gonfift nemet o contempli, ha ne de propr nemet d'ar Venec'h ha d'al Leanefet; hoguen beza ez eus devotionou all, hac a fo propr evit perfectioni ar re fo er bed o veva: Abraham, Ifaac, Jacob, David, Job, Tobias, Sara, Rebecca, ha Judith, a ro tefteni a quememâ el Lefçn ancien; hac el Lefen nevez Sant Jofeph, Lydia, ha St. Crêpin a oue devot ha parfet meurbet en o bouticlou: Santes Anna, Santes Martha, Santes Monica, Aquila, Prifcilla, a oue devot ha parfet en o ziguezïou: Cornelius, Sant Sebaftien, Sant Mauriç, a oue devot ha parfet en armeou; Conftantin, Helena, Sant Lois a oue devot bras ivez en o Falefiou.

Erruet e bet so queu gant cals ma o deveus collet ar berfection hac an devotion er solitud peguer convenabl bennac eo ar solitud evit en em renta parfet, ha ma o deveus y conservet er c'hontrol etouez an dud hac e-creis ar bed, eleac'h ma soncher eve quen dies caout ar berfection-se. Loth, eme Sant Gregor, pehini a oue quer chast endra edo e kear, en em souillas endra edo er solitud. Pe eleac'h bennaac en em gaffemp, ec'hellomp hac e tleomp bisa d'ar vuez devot ha parfet.

## AR PEVARE CHABISTR.

*Penaus eo necesser caout ur C'honducteur evit antren hac avanç en devotion.*

MAp Tobias, o veza gourc'hemennet dezàn gant e Dad mont da Rages, a lavaras, ne ouie quet an hent da vont d'y ; e dad a respontas dezàn , iit eta da glasq un den fidel bennac evit ho cundui. Me lavar deoc'h ar memes tra, va Philotee ; ha c'hui a cuteur sincerament querzet varzu an devotion ? clasquit un den santel bennac evit ho ren hac ho cundui. Hemâ eo an avertissamant eus an avertissamanchou ; petra bennaac a glasfot, eme an den devot Avila, ne guefsot jamès volontez Doue quen assur, evel dre an hent eus an obeïssanç humbl-mâ, pehini a so bet quement recomandet ha pra-

tiquet gant an oll Devodet ancien Santes Theresa o velet an Itron Cathel a Gordoue oc'h ober pinigennou bras, e devoue cals a c'hoant d'e imita en drase a enep an avis eus he C'honfessour, pehini en difenne outi, ha pe da hini oa rentet da veza disobeis er poent-se. Ha Doue a lavaras desi : va merc'h emaouc'h en un hent mad hac assur : c'hui a vel ar binigen a ra hounnez; hoguen me a istim mui hoc'h oboissanç-hu. Evelse ivez e care ar Santes-mâ quement an oboissanç ma c'heureu, ouzpen an hini a dlie d'he superioret, ur vœu particulier a oboissanç da un Directeur excellant, oc'h en em oblija da heul e zirection hac e avis, ar pez a roas dezi ur gonsolation ar vrassa; evel a so bet c'hoarvezet gant cals a Eneou mad en he raoc ha var he lerc'h, pere evit en em renta sujetoc'h da Zoue, o deveus bet soumeter o volontez da hini o Directoret; ha Santes Cathel a Siene a ro ur veuleudi vras en he Dialogou d'an oboissanç ha d'ar soumission-se. Ar Brinces devot Santes Elisabeth en em soumetas gât un oboissanç hac a ioa estrainch da zirection an Doctor Conrad : chetu amâ unan eus an avisou a roas ar Roue bras Sant Lois d'e vap abars mervel : iit alies, emezàn, da gofes, va map, ha choasit ur C'honfessour capabl, pehini a vezo un den prudant hac a allo disqui deoc'h gant peb assuranç ar pez a renquit da ober evit ho silvidiguez.

Ar mignon fidel, eme ar Scritur Sacr, a so ur broteĉtion hac ut souten crê; nep en deveus èn cafet, en deveus cafet un tensor. Ar mignon fidel à so ur remed a vuez hac a immortalite; hac ar re o deveus doujanç Doue a gafo ar mignon-se. Ar c'homsou divin-mâ, ec'his ma velit, o deveus evit hut principalamant an immortalite, da lavaret eo, ar vuez eternel, p'evit hini e ranquer dreist peb-tra caout ar mignon fidel-se, pehini a zioualio hon aĉtionou dre e gusuliou hac e avisou mad, hac hor gouarantiffo dre ar voyen-se diouz ar finessaou ha diouz an dromplerez eus an drouc-speret. Evel un tensor a furnez vezo deomp en hon affliĉtionou, en hon tristidiguezou hac en hor sempladureziou: servichout a rei deomp da remed evit soulagi ha consoli hor c'halon en hon c'hlènvejou spirituel: hor miret a raï diouz an droug, hac e rento guell hôr mad; ha pa erruo un infirmite benaâc gueneomp, ec'h ampeicho na dai bete ar maro, rac hor sevel anezi, a raï.

Mæs piou a gafo ar mignon-se? ar re o deveus doujanç Doue, eme ar fur, da lavaret eo, ar re humbl pere o deveus un desir bras d'en em avanç er vuez devot. Pa zco a quer bras confeçanç deoc'h, Philotee, monet gant un Direĉteur mad er veaich fantel-mâ eus an devotion, pedit Doue gant un importunite vras ma fournisso deoc'h unan hac a

vezo hervez e galon; ha na zouetit quet na roi deoc'h un Directeur mad ha fidel, pa dleffe digaç deoc'h un Eal eus an Eè, evel ma tigassas da vap Tobias.

Evit guir ivez ho Tirecteur a dle beza un Eal deoc'h, da lavaret eo, pa ho pezo-èn cafet, na consideritèn quet evel un den simplamant, ha na liquit quet ho fiziançennàn nac en e c'houziegez evel en un den, mæs e Doue, pehini ho favorifo hac a gomso ouzoc'h dre voyen an den-se, hac a lacaï en e galon hac en e c'henou ar pez a vezo requis evit ho profit: en hevelep-fæçon ma tleit e glevet evel un Eal, pehini a zisquenn eus an Eè evit ho cundui d'y. Digorit ocalon dezàn franchamant gant peb sincerite ha fidelite, o rei dezàn sclear da anaout hac ho troug hac ho mad, hep diguisa na dissimuli netra ountàn; ha dre ar voyen-se ho mad a vezo examinet ha rentet assuroc'h, hac ho troug a vezo courriget ha remediet ountàn: an hent-se e viot soulaget ha crehcat en ho affliction, hac e viot moderet ha reglet en ho consolationou: ho pezet ennàn ur fiziançvras, mæs ho pezet ivez ur respet bras evintà en hevelep-fæçon na zui quet ar respet-se da ziminui ho fiziançe, nac ar fiziançe-se da ziminui ho respet. Fiziit ennàn gant ar respet eur verc'h evit he zat, ha respetit-èn gant ar fiziançe en desse ur map en e vam; bref, ar garantez en

en andret un Directeur a dle beza ere ha douç hac a dle beza toutafæt fantel ha sacr, toutafæt spirituel ha hervez Doue.

Ha rac-se choafit unan etouez mil, eme Avila, ha me a lavar deoc'h, choas unan etouez dec mil rac nebeutoc'h a gafer, eguet na ouffet lavaret, a guement a ve capabl da zifija an Eneou : ret eo e ve un Directeur leun a garantez, a squiant, hac a brudanç ; mar manq dezân unan eus an tri zra-mâ, ez eus danger oc'h en em adresli dezân. Hoguen lavaret a rân deoc'h adarre : goulennit-èn ouz Doue, ha pa ho pezo-èn obtenet digantân, trugarecait e Vajeste Divin ; dalc'hit-mad d'an Directeur-se, ha na dit quet da glasq re-all, mæs fit betec ennân gant simplicite, gât humilite ha gât fiziang : hac er fæçon-se e reot ur veaich eürus en hent eus ho silvidiguez dindan e zirection.

---

## AR PEMPET CHABISTR.

*Penaus eo ret commanç ar vuez devot dre ar burgation eus an Ene.*

AR Fleurachou, eme ar Pried sacr, a so commancet da fevel en hon douar : deuet eo an amser da zifcoultra ha da dailla ar guez hac ar guiny. Hon Douar e hor c'haloun, ô Philotee, hac ar fleurachou pere a goumanç da fevel enhi, en an desirou mad ; hac evel ma c'hapariffont, eo

ret quemeret ar fatp evit trouc'ha eus hor c'houftianç ar fcoultrou maro hac inutil, da lavaret e hor pec'hejou hac hon neglijançou. Ar verc'h eftranjour evit caout e priedelez an Ifraelit, a ranque divifca he dillat a gaptivite, crenna he ivinou ha rafa he bleo divar he fen : hac an Ene pehini a zefir caout an enor da veza Pried da Vap Doue, a dle ivez en em zivifca eus an den coz, hac en em vifca eus an Den nevez o quitaat ar pec'het : ha goude-fe crennaha tafa diouthiquement feurt ampechamant a ve capabl d'e diftrei diouz carantez Doue : ar gommançamant eûs hor yec'het eo beza purget diouz an humoryou fall eus hor pec'hejou. Sant Paul a oue purget en ur moumet dre ur purgation parfet, evel ma oue ive Santes Catel a Gennes, Santes Madalen, Santes Pelagia hac hinienou all ; mæs an feurt purgation-fe a fo miraculus hac extraordinal ebarz er c'hraç, evel ma zeo refurrection ar re varo ebarz en natur ; en hevelepfæçon na dleomp quet pretandi da quemenfe. Ar fæçon ordinal ma vez cuftum hac ar c'horf hac ar fperet d'en em burgi ha d'en em yac'haat, eo a nebeut e nebeut, dre avançamant, dre boan ha dre hirnez amfer.

An Elez o deveus diouafquell var fqueul Jacob ; mæs ne nigeont quet, er c'hontrol pignat ha difquen dre urz eo a reont a bafen e pafen. An Ene pehini a bign eus ar

pec'het d'an devotion a so comparachet ouz ar goulaoui deiz, pehini, pa vez o sevell, ne chasse quet an devaligen en un instant, mæs a nebeut e nebeut. Ar yec'het, pehini a zeu adoug cam, a lavarer a vez assurroc'h, eguet an hini a zeu en un taul count; clevejou an Ene couls ha re ar c'horf a zeu d'ar post, mæs ne deont var o c'his nemet a basic bian: ret eo eta, Philotee, beza courachus ha parlant oc'h antrepreni ar vuez devot. Allas! pebes pitie eo guelet an eneou-se, pere oc'h en em velet sujet da gals a zefautou, goude beza en em exercet ur maread amser en devotion, a goumanç d'en em inquieti, d'en em droubli ha d'en em zigouragi, o lesell o c'halon da goueza casimant gant an dentation da guitaat o desfein ha da ziſtrei var o c'his; mæs a ur c'hostez all ivez ha ne de quet un danger bras d'an Eneou, pere dre un dentation gontrol a sonch dezo ez int purget diouz o defaurou en deiz quenta, o cridi ez int parfet hac y na dint quet commancet mad, hac oc'h en em lacat da nigeal hac y n'o deveus quet a zioualſquell? O Philotee èn ſo an feurt-ſe en un danger hras da goueza en aſſeil, o veza en em dennet re vuan a dre'daouarn ar medecin! Liquit evez na ſaſſac'h e raoc ar ſcleriguen, eme ar Profet; ſivit goude ma viot bet aſezet; hac ar Profet-ſe o pratica e-unan ar guentel-

mâ, hac o veza bet goualc'het ha nerçat a ziaguent, a c'houlenne beza goualc'het c'hoaz.

An exerciç eus a burgation an Ene, ne ell na ne dle finiffa nemet gant hor buez: n'en em droublomp quet eta evit guelet hon imperfectionou; rac o combati ouzo eo e consist hor perfection, ha ne ouffemp quet combati ouzo anes o guelet, nac o zrec'hi, anes o rancontr; ar victor a dleomp da c'hounit varnezo ne gonfist quet o chom hep fantout anezo, mæs o chom hep consanti dezo. Mæs ne de quet consanti dezo eo beza importunet ganto; ret eo ervat evit exerci hon humilite, e vemp aviziou blesset er gombat spirituel-se: coulsgoude ne vezomp james trec'het nemet pa hor bez collet pe ar vuez, pe ar gouraich. Hoguen an imperfectionou hac ar pec'hejou veniel ne ouffent quet lammet ar vuez spirituel digueneomp; rac ne vez collet nemet dre ar pec'het marvel; ne rest quen eta nemet na raint quet deomp coll ar gourach. Va dilivrit, Autrou, eme Zavid, diouz all lesiregues ha diouz an digouragemant; ur gondition eürus evidomp ebarz er bresel-mâ eo ma vezzimp ato victorius nemet e vezzimp ato er volontez da gombati.



## AR C'HUECHVET CHABISTR.

*Penaus ar guenta purgation eo en em burgi diouz ar pec'hejou marvel.*

AR guenta purgation a ranquer da ober eo an hini diouz ar pec'het, hac ar voyen d'en em burgi diouz ar pec'het eo ar Sacramant a Binigen. Clasquit ur C'honfessour an dina a ellot da gaout, en em servichit eus al Levriouigou pere a ell ho sicour da ober ur gonfession vad : lennit-y gant attantion, ha remerquit a bouent e pouent pe en tra hoc'h eus offanset Doue, oc'h en em examina abaoue ma hoc'h eus bet an usaich a reson bete an heur bresant : hac o veza etc'hiflé preparer ha destumet ar pec'hejou a so var ho c'houstianç, detestit-y ha regretit-y dre ur gontrition hac un displijadur ar brassa a vezo possibl deoc'h, o consideri ar pevar zra-mâ, da guenta penaus hoc'h eus collet graç Doue, d'an eil penaus hoc'h eus quiteat ho lot eus ar Barados, d'an trede penaus hoc'h eus acceptet ar poaniou eternel eus an Ifern, ha d'ar pevare penaus hoc'h eus renoncet d'ar garantez a Zoue.

Guelet a rit ervat, Philotee, penaus e comsan eus a ur Gonfession general eus hoc'h oll buez : me a ene ervad evit guir, ne de quet ato necesser absolumant ar gonfes-

sion general - se; hoguen me a ene ervad ive cousgoude penaus e vezo profitabl bras deoc'h er gommançamant-mâ, a rac-se ho cufuliàn d'e ebet. Alies ec'h erru ma vez leun a zefautou bras ar gonfessionou ordinal eus ar re pete a gundu ur vuez commun: rac alies n'en em breparont quet, pe n'et greont quet aoualc'h, peautramant e vanq dezo at gôtri tion a so tequis da gaout; hac evelse ez eer da gofes meur a veich gant ur certen volontez da zistrei d'ar pec'het, abalamour na fell quet en em evita diouz an occasion anezàn, nac en em fervichout eus at moyenou necesser evit en em amanti; hac e quêver quemense oll eo requis ober ur Confession general evit assuri an Ene. Ouzpen ma teu ar gonfession general da rei deomp an anaoudeguez ac'hanop hon-unan; da ober deomp caout mæs ha confusion o consideri hor buez tremenet, hac en em estoni o consideri an drugarez a Zoue pehini en deveus hor gortoet da zistrei ountàn gant quement a batiantet, appesi a ra hor c'halon, soulagi a ra hor speret, excita a ra enomp resolutionou mad, rei a ra leac'h d'hon Tad spirituel da rei deomp avisou convenaploc'h d'hor c'hondition ha d'hor stad, hac e tigor hor c'halon evit en em zisclera gant fizianç en hor c'honfessionou all varlerc'h. Pa e quistion amâ eta da nevezi generalamant hor c'halon ha da gonvertissa

hon ene antieramant ouz Doue oc'h antrepreni ar vuez devot, em eus ræson mad, a sonch din, Philotee, d'ho cusulya da ober ar Gonfession general-se.

## AR SEIZVET CHABISTR.

### *Penaus en eil purgation eo en em burifia diouz an affectionou eus ar pec'het*

AN oll Israelitet a sortias eus ar vro a Egypt en effet, mæs ne sortisont quet anezi oll en affection, da lavaret eo a galon; ha rac-se cals anezo, pa edont en deserz, a gueuze d'an oignoun ha d'ar c'hic o devoa da zibri en Egypt. Evelse ivez ez eus penitätet, pere a sorti eus ar pec'het en effet, mæs ne guitaont quet an affection anezân: da lavaret eo, proposi a reont ne bec'hint mui, mæs n'er greont nemet a enep o meno dre ma ze poan ganto en em briva hac en abstteni diouz ar blijadur mâleürus a guefont er pec'het: o c'halon a renonç d'ar pec'het hac a bella diouzân evit guir; hoguen cousgoude ne les quet na zistro alies da sellet varzu ac ennân, evel ma tistroas greg Loth da sellet varzu Sodome, evit-hi da bellât diouz ar Guear vechant-se: en em abstteni a reont diouz ar pec'het, evel an dud clân diouz ur certen frouez, pehini a gueront, ha peveus a hini ne zebront quet, abalamour ma o gourdrous ar medecin, &

varfint, mar debront anezàn; mæs poan e ganto coufgoude en em abfteni diouzàn, coms a reont anezàn, marc'hata a reont hac y a alle dibri, fallout a ra dezo da viana e c'huezza, hac e quefont eürus nep a ell dibri anezàn. Cheti afe penaus e teu ar Benitantet fempl ha laich-fe d'en em abfteni diouz ar pec'het evit un nebeut amfer, mæs a enep o meno ha gant repugnanç eo, y a gare etvat ec'h allent pec'hi hep beza daunet, goud a guemeront o coms eus ar blijadur a fo en drafe, hac e quefont e vez contant nep en devez ar fatisfaction-fe. Un den refolvet d'en em vengi, a gencho a volontez er gonfeffion; hoguen preft goude-fe, pa en em gafo etouez e vignonet, e quemero plijadur o coms a guemenfe, o lavatet penaus, pa ne ve aon rac Doue, en divife great an dra-mâ hac an dra-ont, penaus eo difficil pardonì, ha pliche gant Doue ra vife permetet en em vengi. Allas! piou na vel ervat, peguement bennâc ma ve ar paourqueaz-mâ emeas eus ar pec'het, na de coufgoude ambaraffet oll gant an affection eus ar pec'het, ha peguement bennâc ma ve fortiet eus a Egypt, hervez an effet, na dema c'hoaz en-hi hervez an apetit, o c'hoantaat an oignoun a guftume da zibri enno: evel a ra at vaoues-fe pehini goude beza deteftet er gonfeffion e amourouſder fall, en em blich coufgoude o veza gueler ha

cheriffet gant he mignonet : allas ! èn so an seurt-se en un danger bras !

O Philotee ! pa fell deoc'h antrepreni ar vuez devot, ne renquit quet hepquen quitaat ar pec'het, mæs ret eo toutafæt purifia ho calon dioux an oll affectionou eus ar pec'het ; rac ouzpen ma ve danger evidoc'h da goueza ennàn adarre, an affectionou miserabl-se a semplae continuelamant ho speret hac a bonnerrae ho c'halon en hevelep-fæçon, na allac'h quet ober an œuvrou mad prount, diligeant ha frequant, hac eno cousgoude eo e consist ar guir devotion. An Eneou pere, goude beza sortiet eus ar stad a bec'het, o deveus c'hoaz an affectionou-se hac all languissamant-se, a so henvel d'am avis ouz a plac'het pere a so drouc livet ha cousgoude ne dint quet clàn ; mæs quement a reont a so clàn, dibri a reont hep goud, gousquet hep repos, c'hoarzin hep joa, hac en em dreina mui eguet hale. Evelse eo e ra an eneou-se ar mad gant ur squizder hac ul languissamant spirituel quer bras, na deus graç ebet en o exerciçou-mad, pere a so nebeut e niver, ha bian en effet.



## AN EIZVET CHABISTR.

*Ar voyen d'en em burgi diouz an affecčionou eus ar pec'het.*

AR voyen hac ar fount guenta eus an eil purgation-mâ eo an aon hac an amprehantion gre rac an droug bras a erru gueneomp dre ar pec'het, ar pez a ra deöp antren en ur gontrition vras meurbet. Rac evel ma zeo suffisant ar gontrition, peguer bian bennâc ve, d'hor purgi diouz ar pec'het nemet e vezo ur guir gontrition, ispicial o veza unisset gant ar vertuz eus ar Sacramanchou : demenes pa vez bras ha cre meurbet ar gontrition-se, e teu d'hon purgi diouz an affečtionou eus ar pec'het. Ur gaffoni vian ha sempl hon dalc'h e gour hac e repugnanç ouz nep a gaffaomp, hac a ra deomp tec'het diouz ar gompagnunez anezàn ; hoguen mar deo ur gaffoni vras ha mortel ne de quet hepquen ouz nep a gaffaomp eo e ra deomp caout aversion, mæs c'hoaz ouz quement a aparchant ountàn hac ouz e guerent hac ouz e vignonet, ne ellomp quet soufr an antretien anezo, quen nebeut hac anezàn e-unan. Evelse ivez pa na gaffa ur penitant ar pec'het nemet dre ur gontrition vian ha sempl, peguement hennaac coufgoude ma zeo ur guir gontrition, e teu evit guir d'en em resolvi na

bec'ho mui ; mæs pa er c'haffa dre ur Gontrition gre ha violant, ne zeteft quet hepquen ar pec'het, hoguen detefti a ra c'hoas an oll affectionou, an oll depandançou hac an oll occasionou eus ar pec'het. Ret eo eta, Philotee, renta hor c'hontrition hac hon regret braffa ma vezo poſſibl deomp, evit ma en em aftenno ar gontrition-ſe bete var an difterra apparanç eus ar pec'het. Evelſe Madalen en he c'honverſion a gollas en hevelep-fæçon ar goud eus he fec'hejou hac eus ar blijadur e devoa quemeret enno, na ſongeas enno biſcoaz pelloc'h : ha David a broteſte caſſaat non pas hep-mui-quen ar pec'het, mæs ivez an oll henchou a gundu d'ar pec'het. Er pouent-mâ eo e conſift yaouancaat ha nevezi an Ene, ar pez a comparaich ar memes Profet-ſe ouz an Ægl, pehini a ſo ul labouç hac a zeu ive d'en em nevezi ha d'en em yanuancaat. Mæs evit erruout gant an amprehanſion hac ar gontrition-ſe peveus a re hon eus comſet, eo ret e veac'h fourcius d'en em exerci er meditationou a ſo ama varlerc'h, pere, mar o fratiquit ervat, a ziſgrizienno, moyenant graç Doue, eus ho calon ar pec'het hac an affectionou principal eus ar pec'het : Evelſe ivez em eus ii dreſſet toutafæt evit an uſaich-ſe ; hac e reot an eil meditation goude e ben hervez ma em eus-ii merquet, o quemeret unan bemdez hepquen, hac oc'h

e ober, mar de possibl, diouz ar mintin, pehini eo an amser ar propra evit an oll actionou eus ar Speret: hac e reüor er rest eus an deiz da ober reflection var ar Veditation-se, pehini ho pezo great diouz ar mintin, hoguen ma na douc'h quet c'hoaz desquet da ober Meditation, n'hoch eus nemet guelet ar pez a vezo lavaret, en eil Quevren eus al Levr-mâ var guemense; o c'hortos e lequeomp amâ er guenta Meditation an actou ordinal pere a vez great er gommançamant hac er fin eus ar Veditation, da lavaret eo er breparation hac er gonclusion eus an Oræson Mental.

---

## AR GUENTA MEDITATION

### HAC AN NAVET CHABISTR,

*Var ar mad en deveus great Doue evidomp d'hor beza crouet.*

### PREBARATION DA VEDITA.

1. *En em liquit e presanç Doue dre un Act a Feiz er façon-mâ.*

VA Doue, me a gred gant ur feiz gre penaus emaon amâ e presanç ho majeste, me hoc'h ador eta gant brassa respet hac humilite a so possibl din.

2. *Supliit ar Speret santel d'hoc'h inspira da ober ervat ho Meditation, oc'h ober un*

***Act a invocation er fæçon-mâ.***

Veni, Sancte Spiritus, reple tuorũ corda fidelium, & tui amoris in eis ignem accende. Emitte spiritum tuũ & creabuntur; & renovabis faciem terræ. *Oremus.*

Deus, qui corda fidelium sancti Spiritus illustratione docuisti, da nobis in eodem spiritu recta sapere & de ejus semper consolatione gaudere. Per Christum, &c.

Speret Santel, me a ene ervat penaus ne allàn netra hep un asistanç particulier eus ho madelez; roit din, mar plich gueneoc'h un darn eus o sclerigen hac eus o craçou evit ma rin ervat an oræson-mâ.

3. ***Dirigit hoc'h intention dre an Act-mâ.***

Me a brotest, o va Doue, penaus ne fell din clasq en oræson-mâ nemet ho cloar ha silvidiguez va Ene. Ne fell din hoc'h anaout nemet evit ho caret hac ho servicha: me a renonç a vremâ d'an oll distractionou pere a alle dont din, ha d'an oll enclasq eus va amour propr, evit na rin er Veditation-mâ nemet ho volontez pur hac adorabl.

*An Actou-mâ eus a breparation a reot ato e commançamant peb-unan eus ar Meditationou all.*

CONSIDERATIONOU, *da lavaret eo an traou a dleer da gonsideri var ar sujet-mân.*

Considerit *da guenta* penaus ne deus nemet un nebeut bloaveziou aba na de-

doc'h quet er bed, ha ne doac'h netra tout ! pelleac'h edom-ny neufe'ta, o va Ene? queit amser a yoa abaedo ar bed, ha ne doa guer ac'hanom-ni !

*D'an eil.* Doue en deveus o tennet eus an netra-se, evit rei deoc'h ar pez ma zouc'h non pas ma en divise izom ac'hanoc'h, nemet dre e vadelez pur en hoc'h andret.

*D'an trede.* Confideritt petra ouc'h great gant Doue; rac great ouc'h gantâ at c'henta hac an nopla tra a so da velet er bet-mâ, da lavaret eo un den capabl da veva eternelamant, ha d'en em unissa parfetamant gant e Vajeste divin.

Affectionou ha Resolutionou.

*Da guenta en em humiliit muia ma ellot dirac Doue, o lavaret a galon gant ar Salmist.* O va Autrou, me a so dirazoc'h evel ur guir neant, ha penaus hoc'h eus-hu bet memor ac'hanon-me d'am c'hrouei ? Allas! va Ene, abymet oaz ebarz en neant ancienfe, hac e vises ennâ c'hoaz bremâ, ma n'en divise Doue da dennet anezân, ha petra a rafes-te ma vises choumet en netra-fe?

*D'an eil rentit graçou da Zoue:* O va C'hroüeur bras ha mad, peguen obliget oun-me dec'hu d'am beza tennet eus va netra evit va renta dre ho trugarez ar pez ma zoun ? petra vezo a rin-me biquen evit meuli

ha glorifia hoc'h hano fantel, hac evit trugarecaat ho madelez infinit, e c'his ma e dleet ?

*D'an trede ho pezet mæs ha confusion.* Hoguen allas ! va C'hroueur, eleac'h en em unissa gueneoc'h o tonet d'ho caret ha d'ho fervicha, ez on en em revoltet hoc'h enep dre va inclinationou direglet, oc'h en em separi hac oc'h en em bellaat diouzoc'h, evit en em ftaga ouz ar pec'het, hep renta mui a enor nac a resper d'ho madelez muguet pa na vise quet c'hui ho pife va C'hrouet.

*D'ar pevare en em anaveżit hac en em iselait dirac Doue.* O va ene, gouez ervat penaus eo an Aurrou eo da Zoue, èn eo en deveus da c'hreat, ha ne dout quet en em c'hreat da-unan. O va Doue, me a ene érvad ez oun an ouvraich eus ho taouarn.

Ne fell din mui eta hivisiquen en em blijout enon va-unan, pa na doun netra eus va c'hoftez va-unan. Peveus a dra en em c'hlorifie-te, poultr ha ludu, p'evit lavaret guell, guir neant ma zout ? Peveus a dra e fell dide en em evanti ? Hac evit en em humilia, e fell din ober an dram'an dra, fuporti an disprigeanç-m'an disprigeanç : me a fell din chench a vuez, hac heuly hivisiquen va C'hroueur, ha renta enor dezàn eus ar pez ma zoun great ganràn, oc'h en em impligea tout-antier da oboiffa d'e volontez dre ar moyenou pere a vezo desquet din, hac a glevin gant va Zad spirituel.

## CONCLUSION.

*Evit concluï hac echui ho Meditation pe hoc'h Oræson, Da guenta trugarecaït Doue, o lavaret gant ar Salmist.* Benniguit ho Toue, o va Ene: ra zui quenteët so enon da veuli e Hano facr ha fantel; rac e vadelez e deveus va zennet eus an neant, hac e drugarez e deveus va c'hrouet.

*D'an em offrit da Zoue.* Va Doue, me a offr deoc'h quement hoc'h eus roet din gant va oll galon pehini a zedian hac a gonsacrân deoc'h.

*D'an trede pidit Doue.* O va Doue, pliget gueneoc'h va c'hreçhât en affectionou hac er resolutionou-mâ. Guerc'hes fantel, recommandit-y d'an trugarez eus ho Map quet gant an oll p'evit re oun obliget da bidi. *Pater noster, Ave Maria.*

Pa fortiot eus hoc'h oræson, oc'h en em bourmen un nebeut destumit ur bouquedic a zevotion eus an traou mad hoc'h eus considerer en-hi, evit ma er c'huezzaot ha ma talc'hot memor anezân epad an deiz.

*Chetu amâ ur fæçon all da gonclui an Oræson pe ar Veditation hac a allo ive fervichout e fin peb-unan eus ar Meditationou all.*

### 1. Action a C'hraç.

ME ho trugareca, o va Doue, a greis va c'halon eus an oll fcierigen hac eus an oll

oll santimanchou mad a so pliget gueneoc'h da rei din en oræson-mâ, oc'h anaout ervat penaus quement am eus a vad a zeu digueneoc'h.

## 2. Act a Ofranç.

ME a offr deoc'h, o va Doue, an oll inspirationou hac an oll affectionou mad-se pere hoc'h eus roet din en oræson-mâ ; o lacât e ràn etre ho raouarn evit o c'honservi din : grir na vezzint jamæs effacet eus va memor. Me a offr deoc'h c'hoaz, o va Doue, va c'horf ha va ene gant va oll faculteou spirituel ha corporel, evit lacât e pratic ar resolutionou mad am eus quemeret enhi.

## 3. Act a C'houlen.

ME ho supli, va Doue, a greis va c'halon da gontinui bepret da rei din ho sclerigen hac ho craçou goude va oræson, evit ma c'haccomplissin ar resolutionou pere am eus great d'ho servicha. Quent ar maro ha mil maro ivez eguet coumeti jamæs ur pec'het marvel hepquen : quent an oll gollou hac an oll droulanç a ouffe erruout guenèn var an douar, eguet coll ho craç evit ur moument hepquen.

Me a offr deoc'h c'hoaz, o va Doue, va

fedennou humbl evit an exaltation eus hor Mam santel an Ilis, evit hon Tad santel ar Pap, evit an oll Preladet ha Pastoret eus an Ilis, evit an extirpation eus an Heresiou, evit ar Roue hac an oll Famill Royal, evit ar peoc'h hac an union etre ar Brincet hac ar Bopl Christen, evit ar gonvertissamant eus an encou, ispicial eus va hini-me, evit va oll guerent, va oll mad-oberourien, mignounet hac adversourien, evit an oll Gristenien fidel quen beo quen maro, particulieramant evit ar re ma ouzoc'h, va Doue, em eus mui a obligation da bidi.

Guerc'hes sacr, Mam benniguet, glorius Sant Joseph, Pried dìn da Vari, va Eal-Gardien, ha c'hui va Paëron pe va Maërones guer, ha Senr-all ma em eus devotion deoc'h, obtenit din digant va Doue ar graçou ma em eus izom anezo, fournissit eleac'h an deffautou eus va oræson, ha va rentir participant en hini a rit dirac an Tron a Zoue, o c'hortos ma em bezo an eür d'e ober assambles gueneoc'h epad an eternite. *Amen. Pater noster, Ave Maria, &c.*



## AN EIL MEDITATION

### HAC AN DECVET CHABISTR,

*Var ar fin p'evit hini ez omp crouet gant Doue.*

*PREPARATION DA VEDITA.*

1. En em liquit e presanç Doue.
2. Pedit-èn ma hoc'h inspiro.

*Considerationou ha Reflexionou.*

1. DOue en deveus ho lequeat er bed-mâ, non pas ma en devise izom ebet ac'hanoc'h, c'hui pehini a so toutafæt inutil dezàn, mæs hepquen evit exerci e vadelez en hoc'h andret, o rei deoc'h e c'hraç hac e c'hloat; hac evit quemense en deveus roet deoc'h an entendamant evit e anaout, ar memor evit ma ho pezo coun anezàn, ar volontez evit e garet, an imagination evit en em represanti dirac ho speret e vad-oberou, an daoulagat evit ma vellot e ouvrachou admirabl, an teaud evit ma er meulot, ha toudememes ar faculteou-all pere en deveus roet deoc'h evit ma en em servichot anezo evit e c'hloar hac evit hoch avantaich boc'h-unan.

2. O veza crouet ha lequeat er bet-mâ evit an intention-se, e tleit rejeti hæ evita quement action a so countrol da gue-

menſe, ha diſprigeour evel aĉtionou vean hac inutil ar re pere ne ſervichont da netra evit ar fin-ſe.

3. Conſiderit ar maleur eus ar re pere ne ſongeont quet en dra-ſe, hac a vêv ec'his pa gretent penaus ne vent crouet nemet evit batiſſa tiez, evit ober planteiçou, evit deſtum madou hac evit ober badinerez.

AFFECTIONOU HA RESOLUTIONOU.

1. *En em humiliit, o rebeich deoc'h hoc'h-unan pe guer miſerabl ouc'h bet, n'ho pe ſonget nemeur pe vorſe-tout en traou-mâ.* Allas, eme viot-hu, pe en tra e ſongen-me, va Doue, pa na ſongen quet enoc'h-hu? Peveus a dra em boa-me memor, pa n'am boa quet a vemor ac'hanoc'h-hu? Petra a garen-me, pa n'ho caren quet? Allas! ne dlien claſq nemet ar virionez, ha ne heulyen nemet ar vanite, hac e ſervichen ar bed pehini a ſo great evit ſervichout din.

2. *Deteſtit ho puez tremenet.* Me a renonç deoc'h, ſongeſonou vean hac imaginationou inutil; me ho tiſavoue, traou deteſtabl hac impertinant, pere a zeue diaguent em memor. Me a renonç deoc'h, caranteziou infidel ha mignounaichou fall, ſervichou collet, gratificationou miſerabl, faveriou ingrat ha complæſançou geinus.

3. *En em gonvertiſſit ouz Doue.* C'hui

eta, o va Doue, va Salver, c'hui hoc'h-unan a vezo hivisiquen an objet eus va songesonou. Non, biquen mui ne appliquin va speret e songesonou pere a ve disagreabl deoc'h; va memor en em occupo bemdez eus ho madelez infinit pehini hoc'h eus exercet em andret gant quement a zoucder. C'hui vezo ar blijadur hac ar joa eus va c'halon hac ar garantez eus va oll affection.

Racse'ta em bezo cas hac horrol pelloc'h ouz an ambarassou hac an amusamanchousse ma en em occupen ganto, ouz ar bagatelezou hac an exerciçou vean-se ma c'himpligen va amser ganto, ouz an affectionou hac an attaichou fall-se ma zoa va c'halon angaget enno. Hac evit dont a-ben d'en em zisober anezo, m'en em servicho eus ar remed-m'ar-remed hac eus ar voyen-mar-voyen.

## CONCLUSION.

1. *Trugarecaët Doue pehini en deveus ho creat evit ur fin quen excellant.* C'hui hoc'h eus va great evidoc'h, va Doue, evit ma chouissin eternelamant eus ho cloar infinit. Peur ho trugarecaïn-me hac ho meulin-m'eta ec'his ma tleàn e ober?

2. *Offrit.* Me a offr deoc'h, o va C'hrouer quer, an oll affectionou hac an oll resolutionou-mâ gant va ene ha va c'halon toutantier.

3. *Pedit.* Me ho ſuppli, o va Doue, da gaour agreabl va deſirou ha va vœuou, ha da rei ho penediction ſantel d'am ene, evit ma hillin o accompliſſa dre ar merit eus a c'hoad ho Map a ſo bet ſquillet var ar Groas evidon, &c.

*Grit bremâ ho Poquet ſpirituel a ȝevotion*

---

## AN TREDE MEDITATION

### HAC AN UNNECVET CHABISTR,

*Var ar mad-oberou a Zoue en hon andret.*

### AR PREPARATION DA VEDITA.

1. En em liquit e preſanç Doue.
2. Pedit-èn d'hoc'h inſpira.

*Conſiderationou ha Reflexionou.*

1. CONſiderit ar graçou corporel en deveus roet Doue deoc'h; pebez corf, pebez commodite d'e antreteni, pebez yec'het, pebez conſolationou, pebez mignonet, pebez aſiſtançou. Mæs conſiderit an dra-ſe gant comparæſon ouz cals a re-all pere a ſo guell eguedoc'h hac a ſo privet couſgoude eus ar graçou-ſe: darn corrompet pe ziſæçon a gorf, difform a vemprou, infirm a yec'het; re-all abandonet d'ar vez, d'an diſprigenç, d'an diſenor; re-all affliget gant collou, gant paouren-

tez, ha Doue n'en deveus quet permetet e visac'h quer miserabl-se.

2. Considerit an donæsou eus ar speret. A bet hini so var an douar hac a so sot, pe arraget, pe zisquiantet; ha petra na douc'h-hu quet eus an niver-se? Doue en deveus ho favoriset. Pet so hac a so bet maguet rustiq hac inorant bras, hac ar Brovidanç divin e deveus lequeat hoc'h elevi hac ho tisqui erfat.

3. Consideritar graçou spirituel en deveus roet Doue deoc'h: chetu c'hui unan eus a vugale an Ilis: Doue en deveus roet deoc'h ar c'hraç d'e anaout adalec ho yaouanctis. Peguen alies a inspiration hac a sclerigen interieur hac a remors a goustianç en deveus-èn digacet dec'hu evit hoc'h obligea d'en em amanti? Peguen alies a veich en deveus-èn pardonet deoc'h ho pec'hejou? Peguen alies a veich en deveus-èn ho tilivret diouz an occasionnu ma oac'h expofet enno d'en em goll? hac an amser dremenetse ha ne doa-hi quet ur gommodite vras evidoc'h-hu d'en em avanç e silvidiguez hoc'h ene? Guelit un nebeut a boent e poent peguen douç ha peguer favorabl e bet Doue en hoc'h andret.

AFFECTIONOU HA RESOLUTIONOU.

1. *Admirit ar vadelez a Zoue.* O peguer mad eo va Doue em andret-me! O peguer

mad eff-èn! É a so pinvidic ho calon-hu ebarz e trugarez! Va Autrou, c'hui a so liberal e graçou hac e madelezou! O va ene, disçleriomp da jamæs peguement a c'hraçou en deveus great Doue deomp!

2. *Admirit hoc'h ingrateri.* Mæs petra oun-me, o va Autrou, ma hoc'h eus bet memor ac'hanon? O peguer bras eo bet va indignite ha va mechancete-me! Allas! fouler em eus dindan va zreid ho mad-oberou; disenoret em eus ho craçou dre ma em eus-y troet en abus hac e dispriganç eus ho madelez souveren. Eleac'h un abym a c'hraç hac a faver ho poa em andret, n'em boa nemet un abym a ingrateri en hoc'h andret-hu.

3. *En em excitit d'an anaoudeguez-vad en andret Doue.* Hebien eta, o va c'halon, na vez mui infidel, ingrat ha disleal en andret ar mad-oberour bras-se. Ha penaus na ve quet va ene-me sujet hac obeïssant hiviziquen da Zoue, pehini en deveus great quement a vurzudou a c'hraç enon hac evidon?

4. Ah! va Philotee-me, distaguit ho corf diouz ar blijeadur-m'ar-blijeadur, diouz ar satisfaction brutal-se pehini hoc'h eus roet dezân; liquit-ên da servicha Doue pehini en deveus pourveat quement anezân; appliquit hoc'h ene d'e anaout ha da veza anaoudec ountân dre an exerciç-m'an-exerciç pehini a so requis evit quemense. Bezit

fourcius da implija ar moyenou pere a so en Ilis evit en em faveteï hac evit carer Doue. Ya, me a frecantn an oræson, ar Sacramāchou hac an instructionou-mad; me a heulio an inspirationou hac an avertissamanchou a zui din abetz Doue.

## Conclusion.

1. Trugarecaït Doue eus an anaoudeguez en deveus roet deoc'h bremā eus ho tever hac eus ar graçou pere hoc'h eus recevet digantā.

2. Offrit dezàn ho calon 'gant hoc'h oll resolutionou.

3. Pedit-èn d'ho crehât evit ma talc'hot mat dezo ha ma o lequeot e pratiq dre ar merit eus a Varo e Vap. Implorit an intercession eus ar Verc'hes hac eus ar Sent. *Pater noster, &c.*

*Grit bremā ho Poquedic spirituel.*

---

## AR BEDERVET MEDITATION HAC AN DAOUZECVET CHABISTR,

*Var ar Pec'hejou.*

### *Ar Breparation da vedita.*

1. En em liquit e presanç Doue.
2. Suppliit-èn d'hoc'h inspira.

*Considerationou ha Reflexionou.*

1. Songit pegueit so aba zouc'h commancet da bec'hi, ha considerit peguement

e creſquet an niver eus ar pec'hejou en ho calon abaoue ar gommançamant guenta-ſe, ha penaus hoc'h eus-y bemdez augmantet a enep Doue, eo hoc'h enep hoc'h-unan hac a enep ho neſſa dre œuvrou, dre gomſou, dre zefirou ha dre ſongeſonou.

2. Conſiderit ar goall inclination a ſo ennoc'h ha peguemeot hoc'h eus-y heuliet. Ha diouz an daou boent-mâ e vellot ez e braſſoc'h an niver eus ho pec'hejou eguet eus a vleo ho pen, ha memes braſſoc'h eguet an niver eus ar ſabl a ſo var bord ar mor.

3. Conſiderit e particulier ar pec'het a ingrateri en andret Doue pehinî a ſo ur pec'het general hac en em aſten var an oll bec'hejou-all, hac o rent grevuſſoc'h cals. Sellit eta peguement a c'hraçou en deveus great Doue deoc'h, ha penaus hoc'h eus abuſet anezo tout en e enep : particulieramant ſongit peguement a inſpirationou hoc'h eus negliget, hac a bet mouvamant mad hoc'h eus rentet inutil, ha dreiſt pep tra peguen alies a veich hoc'h eus recevet ar Sacramanchou, ha peleac'h ema ar profit anezo. Petra hoc'h eus-hu great gant ar perleſennou precius-ſe en devoa roet deoc'h Pried hoc'h ene evit e orni ? Goloet hoc'h eus-y oll dindan ho pec'hejou. Pe gant preparation hoc'h eus y recevet ? Songit eta en ingrateri-ſe hoc'h eus bet en andret Doue pehini n'en deveus paoueſet o redec

vat ho lerc'h evit ho savetei, ha c'hui n'hoc'h eus paouëset o tec'het en e raoc evit en em goll.

## AFFECTIONOU HA RESOLUTIONOU.

1. *En em humiliit o velet peguer miserabl ouc'h.* O va Doue, penaus em eus-me an hardizeguez d'en em bresanti dirazoc'hu? Allas! ne doun nemet ur viltanç er bed hac ur mardos eus a ingrateri hac a bec'het. Ha possibl eo e ven-me bet quen infidel na ve choumet santimant eus va c'horf na puissanç eus va ene a guement na ve souiller gant ar pec'het, ha na ve quet tremenet un devez hepquen eus va buez a guement n'am be great un droug bennac ennâ? Hac an seurr anaoudeguez-mâ oa din-me da gaout en andrer va C'hrouer evit e vad-oberou, hac hac en andret va Redemptor evit e C'hoat sacr, pehini eo ar pris eus an oll graçou am eus recevet hac a 'recevàn bepret?

2. *Goulennit pardon hac en em strinquit da dreit hor Salver, ec'his ur Map prodig, ec'his ur Vadalen, ec'his ur c'hreg pehini e deffe souillet ha disenoret he friedelez gant pep seurt crimou abominabl.* O va Autrou ha va Doue, misericord d'ar pec'her pe d'ar bec'heres-mâ! Allas! va Salver, c'hui pehini eo ar sourcen a gompassion, ho pezet truez ouz at miserabl-mâ.

3. *Quemerit ar resolution da veva guell.*

O va Doue, jamæs mui, moyenant ho craç, non biquen jamæs ganr ho ſicour hac hoc'h aſiſtanç, n'en em abandonin d'ar pec'het. Allas! nemer re ne doun en em roet dezàn, ſiouaz! E zeteſti a ràn bremâ, o riſtrei ouzoc'hu, o Tad a drugarez! c'hui eo a garàn hac a fell din da garet pelloc'h eus a greis va c'halon o teſirout beva ha mervel en ho craç.

4. Evir effaci ar pec'hejou tremenet, me en em accuſo anezo gant couraich, ha ne leſin quet unan hepquen n'er chaſſein eus va ene dre ar Confeſſion. 5. Me raï va foſſibl evir diffremma eus va c'halon antieramant ar griziou anezâ, iſpicial eus a certèn pec'hejou pere a ra muia poan ha muia importunite d'am c'houſtianç. 6. Hac evit dont a-ben a guemenſe, me en em ſervicho fidelamant eus ar moyenou pere a vezo cuſuliet din gant va Zad ſpirituel, o cridi etvat penaus ne ouffen jamæs ober aoualc'h evit rapari quer bras pec'hejou evel am eus great?

CONCLUSION.

1. Trugarecaït Doue pehini en deveus ho cortoer bete vremâ da ziſtrei ountàn, hac en deveus roet deoc'h ar ſantimanchou hac an affectionou mad-mâ.

Offrir dezàn ho calon evit ma en diſpoſo da effectui ha da accompliſſa ar ſantimanchou-ſe.

3. Pedit-ên ma roi deoc'h an nerz da veza fidel d'ho resolutionou mad, hac en em adressit d'at Sent, ispicial d'ar Verc'hes, ma pligeo ganto intercedi evidoc'h. *Pater noster. Ave Maria, &c.*

*Grit bremâ ho Poquet spirituel.*

---

## AR PEMPET MEDITATION

### HAC AN TRIZECVET CHABISTR,

### *Var ar Maro.*

### AR BREPARATION DA VEDITA.

1. *En em liquit e presanç Doue.*
2. *Goulennit ounta e c'hraç.*

En em imaginit ez ouc'h clàn var ho quele gant ur c'hlênvet marvel, hep esperanç ebet da barei.

*Consideratiounou ha Reflexionou.*

1. CONsiderit penaus ne ouzoc'h nac an deiz nac an heur ma varvot. O va ene, ur veich e fortiot eus ar c'horf-mâ! Hoguen peur vezo? hac er gouàn vezo peautramant en hàn? hac e keat vezo peautramant var ar meas? hac en deiz vezo peautramant en nos? hac hep e fongeal vezo peautramant goude beza avertissét? ha dre glènvet vezo pe dre acccidant? ha c'hui ho pezo amser da gofes, pe c'hui n'ho pezo

quet? ha c'hui a vezo asistet gant ho Confessour? Allas! ne ouzomp netra eus a guemense-oll: ar pez ma zomp sur anezàn hepquen eo ma varvimp, hac ato quent eguet na songeomp.

2. Considerit penaus e finisso neuse ar bed evidoc'h. Ya, ar bed-mâ ne vezo mui netra dec'hu: disparissa a raï a zirac ho taoulagad; ha neuse ar bligeadurezou, ar vaniteou, pep seurt joa monden, pep seurt affection vean ha pep seurt attaich fall a seblanto deoc'h evel ur squeut pe ur gouabren o tremen ebiou. Ah! miserabl ma zoun, pe evit rambre ha pe evit bagatelez em eus-me offanset va Doue! Neuse e vellot penaus hoc'h eus quitaat Doue evit un neant. Er c'hontrol neuse ho pezo avi ouz an devotion hac ouz an œuvrou mad pere a seblanto deoc'h beza douç ha da veza desiret bras. Ha petra n'am eus-me heuliet an hentse pehini a so quer caer ha quen agreabl, eme viot-hu? Neuse ar pec'hejou pere a gafac'h bian a gueffot bras evel meneziou, hac ho tevotion a gueffot dister meurbet.

3. Considerit ar c'himiat trist ha melconius a raï hoc'h ene diouz ar bet-mâ: lavaret a raï adeo evit mad d'ar binvidiguezou, d'ar vaniteou, d'ar gompagnunezou vean, d'ar plijadurezou, d'an tremen-amser, d'ar vignonet pe vignoneset, d'an amesyen, d'ar guerent, d'ar pried ha d'an ull, hac erfin

d'e c'horf pehini so steanet ha melenet, diffiguret ha flerius.

4. Considerit pe ganr quement a bres e vezo lianet ha savet ar c'horf-se evit e guzet en douar; ha quemense great, ne songeo nemeur ar bed enoc'h mui; ancounec'heat viot couls ha-ma hoc'h eus ancounec'heat ar re-all perc a so bet en ho raoc. Doue ra roï joa d'e ene, a vezo lavaret, ha chetu eno tout. O Maro! te a so da veza considered! te a so c'huero ha didruez!

5. Consiederit penaus, evel ma sorti an ene eus ar c'horf, e quemer an hent a zeou pe a gleiz. Allas! peleac'h e zaï hoc'h hini-hu? Pebez hent a raio-hi? Quen hent nemez an hini e devezo commancet er bed-má-sur.

AFFECTIONOU HA RESOLUTIONOU.

1. *Pedit Doue hac en em strinquit etre e zivrec'h.* Allas! va Aurrou ha va Salver, pliget gueneoc'h va receo dindan ho protection en deiz terribl-se, ha renta din an heur-se eürus ha favorabl, pa dleffe an oll deiziou hac an oll heuriou-all eus va buez beza leun a dristidiguez hac a affliction.

2. *Disprigit ar bed-má.* Pa na oun quet an heur ma rinquin da guitaat, o bet tromplus, ne fell quet din en em staga ouzit. O quetent ha mignonet pe mignonesét quer, permetit n'am bezo mui quen

affection evidoc'h nemet un affection santel pehini a allo padout eternelamant; rac peadra en em attachi ouzoc'h dre un affection hac un union fall pehini a ranquer da derri ha da guitaat? Me a fell din en em brepari a vremâ d'ar maro, ha quemeret ar sourci a so requis evit tremen eüruſamant ar paſſaich-ſe. Me a fell din aſſuri va c'houſtianç e ſtad vad muia ma illin, ha lacât urz en dra-m'an-dra p'en hini e vancân.

## Conclusion.

Trugarecaït Doue eus ar reſolutionoumâ en deveus roet deoc'h, offrit-y d'e Vajeſte. Suppliit-èn ur veich c'hoaz da rei deoc'h ur maro mad dre ar merit eus an hini en deveus gouzanvet e Vap quer evidoc'h. Goulennit ſicour diouz ar Verc'hes ha diouz ar Sent. *Pater noſter, &c. Ave Maria, &c.*

*Grit ur Bouquet eus ar Myrh pehini a repreſant ar Maro.*



AR

## AR C'HUEC'HVET MEDITATION
### HAC AR PEVARZECVET CHABISTR.

*Var ar Varn General.*

*AR BREPARATION DA VEDITÀ.*

1. En em liquit e presanç Doue.
2. Suppliit-èn d'hoc'h inspira.

*Consideracionou ha Reflexionou.*

1. ERfin oll goude ân amser en deveus merquet Doue d'ar bet-mâ da badout, ha goude cals a finou bras hac horribl pere a lacaï an dud da zisec'ha var o zreid gant ar spount o devezo, an tan o coueza eus an Eê evel un diluich, a zevo hac a lacaï e poultr hac e ludu oll façz an douar, hep e vano netra-tout e zilarc'h a guement a velomp var e c'horrê.

2. Varlerc'h an diluich a flammou hac a foulr e ressuscito an oll dud eus an douar, exceptet ar re a so ressuscitet a vremâ, hac ouz ar son a raï uo Arc'heal gant an droumpil e compariffint e Traounien Josaphat. Hoguen allas, pe gant quement a zisaranç! rac darn o devézo ur c'horf glorius ha leun a sclerigen, ha darn-all ur c'horf tenval hac horribl meurbet.

3. Consideritt ar Vajeste pe gant hini e tui ar Barneur souveren e creis etre an oll Elez

hac an oll Sent, hac e Groas en e raoc, peini a vezo sclerocʼh eguet an heaul hac a vezo un ansaign a cʼhraç evit ar re vad hac a rigol evit ar re fall.

4. Ar Barneur souveren-se gant e chourcʼhemen terribl, pehini a vezo neuse-souden executet, a separo ar re vad diouz ar re fall, o laeât dam an tu deou ha darn-all an tu cleiz dezàn; ur separation pehini a vezo eternel ha pe varlecʼh hini nʼen em gafo biqen mui an diou vanden-se assamblés.

5. O veza great ar separation-se ha digoret levriou ar gouſtianç, e vezo guelet sclear maliç ar re vechant hac an abus o deveus great eus a vadelez Doue, hac a ur cʼhoſtez-all e vezo guelet pinigen ar re vad hac an effejou a cʼhraç Doue peveus a hini o deveus great un usaich mad, ha ne vezo netra guz. Ah, Doue! pebez confusion da zarn, ha pebez consolation da zarn-all!

6. Consideri ar Setanç diveza o devezo ar re vechant: *Iit, tud milliguet, dʼan tan eternel pehini a so preparet evit an Diaoul hac e gompagnunou.* Pouesit ar cʼhonsounâ pere a so quer pounner. *Iit*, emezàn; ur guer eo eus a un abandon eternel a ra Doue eus an dud maleürus-se ocʼh o baniſſa eus e façe evit jamæs. O guervel a ra, *tud milliguet.* O va ene, pebez malediction! Ur valediction general pehini a gompren an oll maleüriou, ur malediction pehini ne

ell quet beza lammet hac a gompren an oll amser hac an eternite. Ajouti a ra *d'an tan eternel.* Confider, o va c'halon, an eternite vras-se. O eternite, eternite a boaniou, te a so scrijus hac horribl!

7. Considerit er c'hontrol ar Setanç a receuo ar re vad: *Deut*, eme ar Barneur; chetu ase ar guer agreabl a silvidiguez pe dre hini e teu Doue d'hon tenna daventa ha d'hon receo etre an divrec'h eus e drugarez: *Deut, tud benniguet gant va Zad;* o benediction guer pehini a gompren an oll benedictionou! *possedit ar Rouantelez a so preparet deoc'h abaoue commançamant ar bed.* O va Doue, pebez graç! rac ar Rouantelez-se n'en devezo jamæs fin.

AFFECTIONOU HA RESOLUTIONOU.

1. Crenit, o va ene, o songeal er Varnmã. Allas! piou a ell va renta-me assur evit an devez terribl-se p'en hini e creno piliérou an Eê gant spount! 2. Detestit ho pec'hejou, rac ne deus nemeto a guemént a ell ho coll en devez terribl-se.

O! ret e din en em varn bremâ va-unan, evit na vizin quet barnet. Me a fell din examina va c'houstianç, en em avouei coupabl hac en em gourrija, evit na vezin quet en deiz terribl-se condaunet gant ar Barneur; me a yelo da gofes eta, me accepto an avisou necessér hac ar binigen a vezo roet din.

## CONCLUSION.

Trugarecait Doue pehini en deveus roet moyen deoc'h d'en em assuri eus ho silvidiguez varben an deiz-se, hac an amser da ober pinigen. Offrit dezàn ho calon evir e ober. Pedit-èn ma taï deoc'h ar c'hraç d'en em acquita enni ervat. *Pater*, *Ave Maria*, *&c. Grit ho Poquet.*

## AR SEIZVET MEDITATION HAC AR PEMZECVET CHABISTR.

### *Var an Ifern.*

### *AR BREPARATION DA VEDITA.*

1. En em liquit e presanç Doue.
2. En em humiliit ha goulennit e assistanç.
3. Imaginit en ho speret ur kear tenval hac hi oll o tevi gant ar foultr hac ar pec flerius, ha leun a dud pere ne ellont quet sortial anezi.

### *Consideracionou ha Reflexionou.*

1. AR re zaunet a so ebarz en abym infernal evel ebarz er guear maleürusse p'en hini e souffront, dre guement fantimant ha dre guement mempr o deveus, tourmanchou pere a so impossibl da zisclerya; rac ec'his ma o deveus impliget o oll fantimanchou hac o oll memprou da bec'hi,

evelse ivez e souffrint en o oll memprou hac en o oll santimanchou ar poaniou dleet d'ar pec'het; an daoulagar evit o sellou malicius ha lubric a souffro ar guel horribl eus an diaoulou hac eus an Ifern; an diouscouarn evit beza quemeret plijadur e discoursou fall, ne gleffint jamæs nemet ur goelvan, ul leonv hac ur c'hri a zisesper, ha toudememes ar santimanchou hac ar memprou-all.

2. Ouzpen an oll dourmanchou-se ez eus c'hoaz un all brassoc'h, pehini eo ar brivation hac ar c'holl eus ar c'hloar a Zoue pe en hini n'o devezo jamæs perz ebet. Mar cafas Absalon oa sansiploc'h hac insupportaploc'h beza privet eus ar guel hac ar bresanç eus e Dad, eguet beza hanisset eus ar guear, va Doue, peguer sansibl ha peguen insupportabl vezo beza privet da jamæs eus ar guel ac'hanoc'hu!

3. Consideri dreist peb-tra an eternite eus ar poaniou-se pehini hepquen a rent an Ifern insupportabl. Allas! mar de ur c'hoannen en hor scouarn pe an domder eus a un derzien vian eo a rent un nosvez ver queit ha quen enouus deomp, perra vezo an nosvez horribl eus an eternite gant quemenr a dourmanchou? Eus an eternite maleürus-se eo, e teu an disesper eternel, ar blasfemou hac an arraich hep fin.

AFFECTIONOU HA RESOLUTIONOU.

*Spontit hoc'h ene dre ar c'homsou-má eus*

*a Job :* O va ene! o va ene, ha me a alle beva eternellamant gant an ardeur eternel eus ar flammou devorant-se? ha te a so contant da guitaat da Zoue evit jamæs? ·

*Avouit penaus hoc'h eus-èn meritet, mæs peguen alies a veich!* Hivisiquen eta me a fell din ober ar c'hontrol-beo ha beva guell eguet n'am eus great. Peadra en em angagin-me da zisquen en abymou-se? Me a raï eta an effort-m'an-effort evit evita ar pec'het pehini hepquen a ell rei din ar maro eternel-se.

*Trugarecaït, offrit, pedit, ha grit ho Poquet spirituel.*

## AN EIZVET MEDITATION HAG AR C'HUEZECVET CHABISTR.

*Evit ar Barados.*

## AR PREPARATION DA VEDITA.

1. En em liquit e presanç Doue.
2. Pedit-èn d'hoc'h inspira.

*Considerationou ha Reflexionou.*

1. CONsiderit un nosvez gaer ha sclear, ha songit peguen ebat vez neuse guelet an Eê gant ar gantite-se a Steret a bep seurt, ajoutit bremâ ar guenet-se eus a un nosvez gaer gant ar guenet eus a un devez caer, enhevelep-fæçon na zeuhe quet ar sclerder

eus an Heaul da ampech na vellet sclear ar Steret hac al Loar; ha livirit goudese hardimant penaus an oll guenet-se hac ah oll agreabldet-se eus a un nosvez hac eus a un devez caer lequeat assambles ne de netra e comparæson d'ar guenet excellant eus ar Barados. O èn so al leac'h-se da veza desiret ha da veza caret! o èn so precius ar Kear-se!

2. Consideret an noblanç, ar guenet hac an niver bras a vourc'hisyen hac a habitantet eus ar vro eürus-se, ar mil milionou-se a Elez, a Cherubinet hac a Serafinet, an assamble-se a Ebestel, a Verzeryen, a Gonfessoret, a Verc'heset hac a Itrounezet santel, ne deus niver dezo. O peguen eürus eo ar gompagnunez-se! An disterra anezo tout a so caerroc'h da velet eguet ar bed universel: petra vezo'ta o guelet oll assambles? Mæs, va Doue, y so eürus! ne baouesont o cana ar c'hantic douç eus ar garantez eternel: bepret e chouissont eus a ur joausdet eterm: ur gontantamant a ro an eil-re d'o hentez anezo hac a so estrainch, hac e vevont er gonsolation eus a un union eütus pehini ne ouffet quet da derti.

3. Consideri erfin pebez mad o deveus oll o chouissa eus a Zoue pehini a zeu d'o gratifia ha d'o rejouissa evit jamæs gant e sell carantezus, pe dre hini e scuill en o c'halonou un abym a joa hac a levenez. O hennez eo ar mad da un den, beza da viquen

unisset gant e Brinç! emaint eno ec'his laboucet eürus o nigeal hac o cana da jamæs ebarz en ear eus an Divinite pehini o ranferm tro-var-dro evel en ur mor infinit a bligeadurezou : eno emaint paravia hep ambition ebet o cana meuleudi d'o C'hroueur. Benniguet ra viot da jamæs, hor C'hroueur hac hor Salver douç ha carantezus, emezo, c'hui pehini so quer mad deomp hac a zeu da gommunica ouzomp ho cloar gant quement a liberalite. Ha Doue ivez eus e goslez a veul hac a vennig e oll Sent gant ur venediction perpetuel : Benniguet ra viot da jamæs, emezan, o va c'hrouaduryen guer, c'hui pere hoc'h eus va servichet hac am meulo-me gant quement a garantez hac a gourach epad an eternite.

AFFECTIONOU HA RESOLUTIONOU.

1. *Admirit ha meulit ar vro celestiel-se.* O c'hui a so caer, va Jerusalem guer, ha peguen eürus ê hoc'h habitantet-hu!

2. *Rebechit d'ho calon an nebeut a gourach e deveus bet bete vremâ da guerzet en hent eus an demeuranç glorius-se.* Peracoumme bet distroet ha pelleat quement diouz va eürusdet souveren? Miserabl ma zoun, evit pligeadurezou quen dister ha quer chaginus em eus mil gueich ha mil-all renoncet d'ar bligeadurezou infinit-se. Pebez speret am boa-me o tisprisout madou perç a so da veza

quement desiret, evit desirou pere a so quer vean ha da veza quement disspriget?

3. *Ho pezet un desir hac un hast bras evit an demeuranç agreabl-se* Pa ze pliget gueneoc'h, va Autrou mad ha souveren, rei din din ar c'hraç da ziftrei en hent eus ho courc'hemennou, non jamæs nui ne din var va c'his. Dcomp eta, va ene quer, deomp etrese ar repos eternel-se; querzomp etrese ar vro benniguet-so pehini a so promeret deomp. Petra reomp-ny en Egypt malëurus-má?

Me lacaï va soan eta d'en em viret ouz an dra-m'an-dra pehini am distro hac am retard en hent da vont d'am bro: me a raï an dra-m'an-dra, ar pez a ell va c'hundui etrese hac eno. *Trugarecaït, offrit ha pedit, &c.*

## AN NAVET MEDITATION
### HAC AR SEITECVET CHABISTR,

*Eleac'h ma teuer da choas ar Barados ha d'en em resolvi d'e c'hounit.*

### AR BREPARATION DA VEDITA.

1. En em liquit e presanç Doue. 2. En em humiliit dirazàn ha pedit-èn d'hoc'h inspira.

### *Consideratiounou ha Reflexionou.*

1. EN em imaginit penaus emaouc'h en ur mesyou bras hoc'h-unan gant hoc'h Eal-Gardien, evel ma edo map Tobias o

vont da Rages, hac e tisquez deoc'h ouz an eac'h ar Barados digor gant ar plijadurezou a so represantet er Veditation pehini hoc'h eus great diaraoc var ar Barados : neuse diouz traoun e tisquez deoc'h an Ifern digor gant an oll dourmanchou discrifet diaraoc e Meditation an Ifern.

2. O veza en em retiret evelse dre imagination er blacen ledan-se gant hoc'h Eal-Gardien, hac en em lequeat d'an aoulin dirazàn, consideri, evel ma zeo guir, penaus emaouc'h e creis etre ar Barados hac an Ifern, hac ez e digor an eil hac eguile evit ho receo, hervez ar choas ho pezo great.

3. Consideri penaus ar choas ho pezo great eus an eil pe eguile er bet-mâ, a bado eternelamãt er bet-hont ; ha peguement bennac ma ve digor hac an eil hac eguile eus an daou leac'h-se d'ho receo diouz ho choas, na mui na meas Doue, pehini a so disposet da rei deoc'h pe an Ifern dre e justiç pe ar Barados dre e drugarez, a zesir cousgoude gant ur c'hoant ar brassa e choassac'h ar Barados, hac hoc'h Eal-mad a zeu d'ho pressi a guemense muia ma ell, oc'h offr deoc'h aberz Doue cals a c'hraçou hac a voyenou d'ho sicour da bignat eno.

4. Jesus-Christ a sell ouzoc'h eus an Eê favorablamant, hac a zeu d'ho couvia gant douçder : Deus, ene quer, deus d'ar repos eternel etre an ivrec'h eus va madelez pehini

e deveus preparet dit ar plijadurezou eternel en abondanç eus e c'harantez. Sellit gant ho taoulagad interieur ar Verc'hes santel oc'h o couvia ivez ec'his ur Vam vad : couraich, va map pe va merc'h, laca evez na zispriches an desir en deveus va Map Jesus d'as savetei, ha na negliches an huanadou pere a dennàn-me var da sujet ; rac un hast bras horreus hon daou evit da silvidiguez eternel. Clevit ar Sent oc'h ho courachi hae ur milioun a eneou santel oc'h ho quervel amiablamant da vont en o c'hompagnunez, o veza n'o deveus quen desir nemet da velet unan an diziou-mâ ho calon unisset gant o hini evit meuli Doue da jamæs, hac oc'h asfuri deoc'h penaus ne d'e quer hent an Eê quen dies evel ma er gra tud ar bed. Hardimant, nepoan, emezo, ene devot, hor mignones guer ; nep a gonsidero ervat an hent eus an devotion pe dre hini ez oum-ny pignet amâ, a velo ervat ivez ez oum-ny erruet er plijadurezou infinit-mâ dre blijadurezou-all agreaploc'h hep comparæson eguet re ar bed.

*Ar choas pehini a ra an Ene.*

1. O Ifern milliguer, me a renonç dit bremâ eternelamant, detesti a ràn da oll dourmanchou ha da eternite maleürus, ha dreist peb tra ar blasfemou hac ar malediĉtionou eternel-se pere a vomisses continuelamant a enep va Doue. Hac o tistrei va c'halon ha va ene ouzoc'hu, o Barados caer, o gloar eter-

nel, o eürufdet perpetuel, e choasàn evit mad hac evit jamæs va demeuranç en ho tiez caer ha sacr, en ho Tabernaclou santel, pere a so da veza desiret quement. Bennignet, o va Doue, ra vezo ho trugarez, peveus a hini ec'h acceptàn an offr a blich guenéoc'h da obet din. O va Jesus, va Salver, accepti a ràn ho carantez eternel, hac ec'h avouàn ez e c'hui boc'h eus acquifitet evidon ur plaç hac ul logeis er Jerusalem eürus-se evit ho caret hac ho meuli da jamæs.

2. Acceptit ar faveuriou a brefant deoc'h ar Verc'hes hac at Sent; prometit dezo penaus e querzot hivisiquen varzu-ac-enno; aftennit ho tourn d'hoc'h Eal-mad, evit ma ho cunduo d'y, ha roit courraich d'hoc'h ene da zerc'hel mat d'ar choas-mâ.

*Couclnit hoc'h Oræson evel diaraoc.*

## AN DECVET MEDITATION
### HAC AN TRIVEC'HVET CHABISTR.

*Amâ e teu an Ene da choas ar vuez devot.*

### *AR PREPARATION DA VEDITA.*

1. En em liquit e presanç Doue. 2. En em humiliit dirazàn. 3. Goulennit e assistanç.

*Considerationou ha Reflexionou.*

EN em imaginit penaus emaouc'h adarre hoc'h-unan gant hoc'h eal mad en ur

mesiou ledan, hac evelit an tu cleiz deoc'h an Diaoul asezet var un Tron huel ha bras gant cals a sperejou infernal en e guichen, hac ur vanden vras a dud monden tro-var-dro dezâ pere a zeu oll d'en em humilia dirazân, d'e anaout ha d'e enori evel o Mæstr hac o Autrou, darn evit ar pec'het-marv, darn evit ar pec'het hont. Sellit pebez contananç a zalc'h an oll gourtisanet maleürus eus ar Roue abominabl-se. Sellit darn anezo fuloret gant ar gassouni, gant an avi ha gant ar goler; darn all oc'h en em laza; darn all e chagrin hac e pres da zestum danvez; darn all o songeal er vanite hep caout plijadur ebet a guement na ve inutil a vean, darn all sujet d'ar plijadurezou vil, corrompet ha breinet en o affectionou brutal. Sellit penaus emaint oll hep repos, hep urz hac hep reglamant ebet. Sellit penaus e teu an eil da zisprigeout eguile anezo ha n'en em gueront nemet hervez an apparanç. Erfin guelet a reot un asamble maleürus a dud quer geinet dindan ar Roue milliguet-se, ma ho pezo truez outo.

2. An tu deou consideritt JESUS-CHRIST crucifiet, pehini gant ur garantez cordial a bed evit an esclavet guez-se d'an Diaoul, evit ma sortiint eus a zomination an Tyrantse, ha ne baoues oc'h o guervell daventâ. Sellit ar vanden vras a dud devot a so en dro dezân gant o Elez Gardien. Sellit peguer

caer eo ar Rouantelez-ſe a zevotion. En ſo ebat guelet ar gompagnunez-ſe a Verc'heſet, Gouaſet ha Merc'het guennoc'h eguet ar fourdilis; an aſſamble-ſe a Intâvezet leun eus a ur vortification hac a un humilite ſantel! Conſiderit ar renq eus a un nombr bras a dud demezet, pere a vêv aſſambles en o Friedelez gant un hevelep douçder hac un hevelep reſpet an eil evit eguile, ma tiſquezont ervat ez e bras carantez Doue en o c'halon.

Sellit penaus ec'h accord an Eneou devotſe ar ſourci eus o zieguez exterieur gant ar ſourci euso interieur, hac ec'h accordont ar garantez evit o Friedou a ſo var an douar gant ar garantez evit o Fried Divin a ſo en Eê. N'hoc'h eus nemet ſellet outo partout, hac o guellot oll en ur gontanançz ſantel, douç hac amiabl, o clêvet hon Autrou Jeſus-Chriſt pehini a garrent da blaci e creis o c'halon.

En em rejouiſſa a reont, mæs gant ur joâ gracius, charitabl ha reglet mat; en em garet a reont, mæs gant ur garantez ſacr ha pur meurbet. Ar re a ſo affliget eus ar bobl devot-ſe, n'en em dourmantont quet cals, na ne gollont quet a gouraich: Bref ha c'hui na vel anaoulagat agreabl eus hor Salver oc'h o c'honſoli, hac ii oll aſſambles o trei o c'halonou varzu ac ennân.

3. Quiteat hoc'h eus erfin Satan gant e

vanden drift ha maleurus; dre an affection mad pere hoc'h eus concevet, ha coufgoude ne douc'h quet c'hoaz erruet gant ar Roue Jesus nac en em lequeat affambles gant e gompagnunez eürus ha fantel a dud devot; mæs ato ez ouc'h choumet e creis etre an eil hac eguile, me lavar etre Jesus ha Satan.

4. Ar Verc'hes fantel gat Sant Joseph, Sant Lois, Santes Monica hac un infinite a Sent all pere a fo e compagnunez ar re o deveus bevet etouez ar bed a zeu d'ho convia ha d'ho courachi d'en em lacat eus o c'hoftez.

5. Ar Roue peini fo bet crucifiet ho calv dre hoc'h hano propr: deur, o va mignon pe va mignones guer, deut, evit ma ho curunin.

*Ar choas pehini a ra an Ene.*

1. O bed fall, o trompler abominabl! non, jamæs n'em guellot dindan hoc'h anfaign; renoncet em eus evit mad d'ho plijadurezou ha d'ho vaniteou. O Roue a ourgouill, ô Roue a valeur, fperet infernal, me hac'h abandon couls ha da oll bompou, me a tereft hac am eus cas ouz da oll œuvrou.

2. Hac och'h en em gonvertiffa ouzoc'h-u, va Jefus douç ha mad, Roue a eürufdet hac a c'hloar, me ho car gant an oll nerz eus va Ene; me hoc'h ador a greis va c'halon, me ho choas bremân hac evit biquen evit va Roue, hac evit va Frinç unic, m'en em

offr d'a veza fidel deoc'h ato ; me a ra deoc'h un homaich ferm eus va c'halon ; m'en em soumet da oboiffa d'ho Lezennou ha d'ho Gourc'hemennou fantel.

3. O Guerc'hes facr, va Itron guer, me ho choas evit va Rouanes, m'en em laca dindan hoc'h anfaign ; me a ofr deoc'h ur respet hac ur reveranç particulier. O va Eal mad, va frefantit d'an affamble facr-fe, n'am dilefit quet quen na vezin erruet gât ar Gompagnunez eürus-fe pe gant hini e lavarân hac e livirin da jamæs, *Gloar da Jesus, gloar da Jesus.*

## AN NAONTECVET CHABISTR.

CHetu afe'ta, va Philotee, ar meditationou requis hervez hon intention ; pa ho pezo ii great, it hardimant gant ur speret a humilite da ober ho Confession generâl ; Huguen, me ho ped, na zeut quet d'en em droubli gant amprehanfion ebet. Ar Scorpion pehini en deveus hor flemet, a so binimus oc'h hor flem ; mæs pa vez great eol anezân, eo ur remed excellant a enep e flem e-unan. Ar pec'het ne de mezus nemet pa er greomp, mæs pa vez convertisset e Confession hac e Pinigen, e teu da veza enorabl ha profitabl d'hor filvidiguez. Ar Gontrition hac ar Gonfession a so quer caër, hac a so ganto ur c'huez quer mad, ma c'heffaçont

c'heffaçont ar vileni ha ma chaffeont ar flear eus ar pec'het. Simon al Lofr a lavare oa Madalen pec'hetes; hoguen hot Salver a lavaras ne doa quet, ha ne gomfe mui nemet eus ar parfumou hac eus an onganchou a c'huez-mad pere a fcuillas ar Benitantes-mâ var e ben adorabl, hac ar garantez-vras pehini e devoa evintàn. Mar doump humbl erfat, Philotee, hot pec'het a zifplijo deomp infinimant, abalamour ma ze offanfet Doue dreizàn; mæs ar Gonfeffion eus hor pec'het a vezo douç hac agreabl deomp, abalamour ma zeo enoret Doue dreizi. Ut certen foulajamant hot bez o lavaret d'ar Medecin ar boan a vez oc'h hon tourmanti.

Pa viot erruet dirac ho Tad Spirituel, en em imaginit da veza var Menez Calvat dindan treid Jesus-Christ crucifiet, hac e c'hoad precius o tiftilla a bep-tu evit ho coualc'hi dious ho pec'hejou; rac peguement bennac na ve quet ar Goad propr eus hor Salver, coulgoude ar merit eus e c'hoad fquillet eo a zeu da atroufi en abondanç ar Benitantet erro ar Gonfeffionalou. Digorit ervat eta ho caloun evit ober d'ar pec'hejou fottial anezi dre at Gonfeffion; rac dre ma fortiint emeas, ec'hantteo ar meritou precius a Baffion hor Salver enni, evit e c'harga eus a venedictionou.

Mæs cofeffaït oll ervat, fimplamant ha franchamant; countantit ervat ho couftianç

en dra-se ur veich : ha great quemense, selaouit an avertissamant hac an ordrenançou a roï servicher Doue deoc'h, ha livirit en ho caloun : Parlantit ouzin, va Autrou, rac ho servicher pe ho servicheres ho cleo. Ya, Philotee, Doue eo a glevit, pa en deveus lavaret d'ar re a zalc'h e blaç : nep ho cleo am c'hleo-me. Grit goudese ar broteslation a so amá varlerc'h, pehini a servich da gonclui hoc'h oll gontrition, hac a dleit da veza meditet ha consideret da guenta : lennithi attantivamant ha gant muy a regret a vezo possibl deoc'h.

## AN UGUENTVET CHABISTR.

*Ur Broteslation gaër evit imprima en Ene ar resolution da servicha Doue, hac evit conclui an actou a binigen.*

ME pehini a sin amá, en em lequeat e presanç Doue eternel hac e presanç an oll Gourtisanet celestiel, o veza consideret an drugarez infinit eus e vadelez divin em andret, crouadur indin ha disler ma zoun, crouet gantá eus a netra, conservet, soutenet, dilivret diouz quement a zangerou, ha carguet eus a guement a c'hraçou : hoguen dreist peb-tra o veza consideret an doucder hac ar vadelez infinit pe gant hini en deveus ar Salver divin-se va zoleret ha va gouzanvet quement em pec'hejou, en de-

veus va inspiret quen-alies ha quen amiabl, oc'h va c'houvia d'en em amanti, hac en deveus quer patiant va gortoet da ober pinigen ha da regreti va buez tremenet bete-vremân, ma emaoun en oar eus a quement-ma-quement a vloaveziou, en despet d'an oll ingrateri ha d'an oll infidelire am eus bet oc'h e offansi quen imprudant, o tifferi cheinch a zeiz-e-zeiz hac o tispriʃout e c'hraçou : goude beza conſideret penaus d'an deiz eus va Badiziant ſacr e ouen quen eürus da veza ſantelamant goueſtler ha dediet d'an Doue evit beza unan eus e vugale, ha penaus a enep ar broſeſſion hac ar bromeſſa pehini a oue great neuſe em hano, ez oun bet quer maleürus ha quen deteſtabl da broſani ha da gourrompi va ſperet ; oc'h e appliqa hac oc'h e implija a enep e Vajeſte divin. Erfin o tiſtrei bremâ enon-vahunan proſterner a galon hac a ſperet dirac an Tron eus ar Juſtiç divin, en em anavân, en em avouân hac en em accusân penaus ez oun gant ræſon cafet coupabl eus ar c'hrim a leʒ-Majeſte divin, ha caus da Varo ha Paſſion Jesus-Criſt, abalamour d'ar pec'hejou am eus coumetet, p'evit re eo bet maro hac en deveus ſouffret an tourmant eus ar Groas; en hevelep-fæçon eta ma zoun dîn da veza da jamæs collet ha daouñet.

Mæs oc'h en em drei varzu an Tron eus an drugarez infinit a Zoue eternel, goude

beza desteſet a greis va c'haloun hac eus va
oll nerz ar pec'hejou eus va buez tremenet,
e c'houlennân hac e requettân humblamant
graç, pardon ha misericord gant un absol-
ven antier eus va c'hrim e vertuz ar Maro
ha Passion eus va Autrou ha va Redemteur,
pe var hini en em fountân ec'his var ar fount
uniq eus va oll esperanç. Avoui a rân a ne-
vez hac e teuân da nevezi ar brofession ſacr
a fidelite, pehini a so bet great eus va ferz
da Zoue pa ouen badezet, o renonç d'an
droue-speret, d'ar bed ha d'ar c'hic, o te-
testi o ʒeotationou, o sollicitationou, o va-
niteou hac o c'houcupiſſanç maleürus evit an
oll amſet eus va buez hac evit an oll eter-
nite; hac oc'h en em gonvertiſſa ouz va Doue
deboner ha truezus, e teſitân, e proposân,
e tiliberân hac en em resolvân evit mad d'e
servicha ha d'e garet bremân hac eternela-
mant, o rei dezân evit ar fin-ſe hac o con-
ſacri dezâo va ſperet gant e oll faculteou, va
ene gant e oll huiſſançou, va c'halon gant
e oll affectionou, va c'horf gant e oll ſanti-
manchou ha squianchou natural, o protesti
penaus biquen mui ne abuſin a netta-tout eus
ar pez ma zoun, a enep e volontez divin hac
e Vajeſte souveren, pe da hini e teuân d'en
em ſacrifia ha d'en em immoli a ſperet evit
beza da jamæs ur c'hrouadur leal, oboiſſant
ha fidel dezân, hep e falſe din jamæs en em
ziſlavatet na queuzi d'am resolution. Hogue n

allas! ma c'hoarfe din dre dentation an adversour pe dre an infirmite humen bennac ober e nep fæçon ar c'hontrol d'ar resolution ha d'ar gonsecration-mâ pehini a ràn, e reuàn da brotesti a vremàn ha d'en em bropoti, moyenant graç ar Sperer-Santel, d'en em sevel eus ar stad-se evel ma en em santin couezet ennàn, oc'h en em gonvertissa adarre ouz an drugarez divin hep retardamant nac appel ebet. Quemenàn eo va volontez, va intantion ha va resolution ferm, pehini a avouàn hac a assuràn hep reservation nac exception ebet, er bresanç adorabl eus va Doue, dirac an Ilis Triomfant, ha dirac an Ilis Militant va Mam santel, pehini a gleo an declaration a ràn bremâ e personaich an hini pehini evel Officer dezi, am c'hleo en action-mâ. Ra blijo gueneoc'h, ô va Doue eternel, oll-c'halloudec ha leun a vadelez, Tad, Map ha Sperer-Santel, confirma enon ar resolution-màn, ha caout agreabl ar sacrifiç cordial hac interieur-mâ pehini a bresantàn deoc'h. Hac ec'his ma ze pliget gueneoc'h reidin an inspiration hac ar volontez d'e ober, roit din ivez an nerz hac ar c'hraç requis evit e accomplissa. O va Doue, c'hui eo va Doue, Doue va c'halon, Doue va ene, Doue va speret; evellen hoc'h anavàn hac hoc'h adoràn bremâ hac evit an oll eternite GLOAR DA JESUS. *Amen.*

## AR C'HENTA CHABISTR

### VARNUGUENT.

*Conclusion evit ar burgation guenta-màn.*

O Veza great ar broteftation-mâ, bezit attantif ha digorit diouscouarn ho calon evit clevet a fperet ar c'homfou eus hoc'h absolven pere a brononço e-unan Salver hoc'h ene afezet var an Tron eus e drugarez ebarz en Eê dirac an oll Elez hac an oll Sent, er memes amfer ma teu ar Belec en e Hano d'hoc'h absolv amâ var an douar, en hevelep-fæçon ma teu an oll affamble-fe eus ar re-eürus d'en em rejouiffa o velet ar c'hraçfe deoc'h, ha da gana ar C'hantic Spirituel eus a ur joa pehini ne deveus quet e pbar; hac e roint oll ar poc a beoc'h hac a union d'ho calon goude beza lequeat e graç Doue.

Ah Doue, Philotee, peguen admirabl eo ar c'hontrat-fe pe dre hini e rit un accord eürus ouz e Vajefte divin, pa zeut oc'h en em rei evel-fe da Zoue, d'e c'hounit ha d'en em c hounit hoc'h-unan ivez evit ar vuez eternel! Ne reft mui deoc'h,nemet fina a galon vad an acteus ar broteftation peini hoc'h eus great, ha toftaat gœudefe ouz an Auter da gommunia, eleac'h ma tui Doue ivez eus e goftez da fina ha da fiella an absolven hoc'h eus recevet, hac ar bromeffa pehini a ra deoc'h eus e Varados, oc'h en em lacat e-

unan dre ar Sactamant evel ur c'hachet hac ur fiel sacr var ho calon pehini a vezo nevezet-oll.

Er fæçon-se, a sonch din, Philotee, e vezo purget hoc'h ene diouz pec'het ha diouz an oll affectionou eus ar pec'het. Mæs evel ma teu an affectionou fall-se da sevel adarre facilamant en ene, abalamour d'hon infirmite ha d'hor c'honcupiſſanç, pehini a ell beza mortifiet hoguen non pas lazet na distruget endra vevómp amâ var an douar, me a roi deoc'h avisou, pere o veza pratiquetmad, ho preservo hiviziquen diouz ar pec'het marvel ha diouz an oll affectionou anezàn, evit na allo jamæs caout plaç ebet en ho calon. Hac ec'his ma servich c'hoaz ar memes avisou evit en em burisia en ur fæçon parfetoc'h, e fell din, abarz o rei deoc'h, lavaret deoc'h un dra bennac var ar burete vrassoc'h ha parfetoc'h-se pe da hini e tesirân ho cundui.

## AN EIL CHABISTR VARNUGUENT.

*Penaus e ranquer en em burgi diouz an affectionou d'ar pec'hejou venial.*

SUl-vui ma teu an deiz da sclerrât, sul-sclerroc'h e velomp er mellezour an andrejou tachet ha souillet eus hor hisaich. Evelse ive sul-vui ma teu ar sclerigen inte-

rieur eus ar Speret-Santel da sclerrât hor c'houstianç, sul-distinctoc'h ha sul-sclerroc'h e velomp ar pec'hejou, an inclinationou hac an imperfectionou pere a ell hon ampeich da dizout ar guir devotion: hac ar miemes sclerigen pehini a ra deomp guelet an imperfectionou hac an desautou-se, a zeu d'hon toma ha d'hon excita d'an desir d'en em netaat ha d'en em butifia.

Rac-se'ta, va Philotee, ouspen ar pec'hejou marvel hac an affection d'ar pec'hejou marvel pe diouz re e veac'h en em burifiet dre an exerciçou a so merquet amâ diaraoc, ec'hanavezzot penaus hoc'h eus c'hoaz en hoc'h ene cals a inclinationou hac a affectionou d'ar pec'hejou veniel. Ne lavaràn quet ec'hanavezzot pec'hejou veniel, mæs lavaret a ràn ec'hanavezzot hac e tisoloot an affectionou hac an inclinationou dezo. Diffaranç bras a so etre an eil hac eguile, rac ne ellomp jamæs beza pur antieramant diouz ar pec'hejou veniel, da viana evit choum pell er burete-se; mæs beza ec'hellomp et vat beza pur diouz peb affection d'ar pec'hejou veniel. Certenamant cals a so à ziffaranç etre lavaret gueier ur veich pe ziou evit farçal, evit nebeut a dra, hac etre en em blijout o lavaret gueier ha caout affection d'ar pec'het-se.

Hac e lavaràn bremâ penaus e rencomp purgi hon ene diouz an oll affectionou e deffe d'ar pec'hejou veniel, da lavaret eo penaus

ne rencomp quet mezur volontietamant ar volontez da gontinui ha da herfeveri e nep feurt pec'het veniel; rac ul lachete vras e ve dcomp ive fallout gant hon anaoudeguez franc miret en hor c'houftianç un dra quen difagreabl da Zoue evel ma zeo ar volontez da fallout difplijout dezâ. Ar pec'het veniel, peguet bian bennac ve, a ziſplich da Zoue, peguement bennâc na ziſplich quet dezân quement, ma falfe dezân hon daouni pe hor c'holl evit an feurt pec'het-ſe. Ha mar difplich ar pec'het veniel da Zoue, ar volontez hac an affection pehini en deveus un den d'ar pec'het veniel ne de quen tra nemet ur refolution da fallout difplijout d'e Vajefte divin. Ha poffibl ve'ta e falfe da un ene difpofetmad, non pas hepquen difplijout d'e Doue, mæs caout affection nemes da ziſplijout dezâ?

An affectionou-ſe, Philotee, a ſo directamant control d'an devotion, evel ma zeo an affectionou d'ar pec'het marvel control da garantez Doue : dinimui a reont nerz ar fperet, ampeich a teont ar gonfolationou divin, digueri a reont an nor d'an dentationou : ha peguement bennâc na lazont quet an ene, e rentont clân eftrainch. Ar c'helien, pa varvont en ongant precius, eme ar Fur, a zeu da goll ha da gorrompi ar c'huez-mad anezân. Dre ar c'homfou-mâ e fell dezân lavaret penaus, pa n'en em arret nemeur ar c'helien var an ongant, ha pa na reont ne-

met e danvàn en ur dremen, ne gorrompont nemet ar pez a ya ganto anezàn, ar, rest a chom en e antier; hoguen pa varvomp emesq an ongant, e lammomp digantàn e bris ha ne reet istim ebet anezàn pelloc'h. Dememes ar pec'hejou veniel oc'h erruout en un ene devot hep en em arreti pell enni, ne reont quet cals a zomaich dezi; hoguen mar deu ar memes pec'hejou-se da chom en ene dre an affection pehini e deveus dezo, e teont dezi hep douet ebet coll ar c'huez-mad eus an ongant precius-mâ, da lavaret eo e reont dezi coll an devotion santel.

Ar c'hinit ne lazont quet ar guenan, mæs corrompi ar mel hac ambarrassi ar folennou anezàn gant o guiad a reont, en hevelep-fæçon na ell mui ar guenan ober o zieguez, ya pa chom ar c'hinit var o hent: evelse ivez ar pec'het veniel ne laz quet hon ene, mæs coufgoude e teu da gorrompi an devotion ha da ambarrassi puissançou an ene gant goual habitudou ha gant inclinationou fall, quement na ell mui exerci pront carantez Doue, rac eno eo e consist an devotion; hoguen an dra-se a ententer pa en em arret ar pec'het veniel en hor c'houstianç dre an affection pehini a lequeomp ennàn. Nebeut a dra eo, Philotee, lavaret ur gaou disster bennâc, en em ziregli en nebeut en hor c'homsou, en hon actionou, en hor sellou, en hot guiscamanchou, e plesantereziou hac

e c'hoariou, nemet e chasseimp ar c'hinit spirituel-se quer buan ha ma vezint antreet en hor c'houstianç, evel ma teu ar guenan da chasseal at c'hinit corporel. Hoguen mar o lesomp d'en em arreti en hor c'halon, hac ouspen quemense mar quemeromp c'hoas plijadur o'ch o derc'hel hac oc'h o multiplia enni, e vellimp souden hor mel collet, hac ar gueft eus hor c'houstianç ampoëfonet ha ruinet. Erfin-oll e lavarân ur veich c'hoaz, pebez apparanç a so e quemerte un ene mad plijadur o tifplijout d'e Doue hac o veza disagreabl dezân, hac e falfe dezi caout volontez evit ar pez a oar ervat a dle e lacât d'en em facha outi?

## AN TREDE CHABISTR
### VARNUGUENT.

*Penaus eo ret en em burgi diouz au affection d'an traou inutil ha dangerus.*

AR c'hoariou, an ebatou, ar festou, an ajustamanchou, an divertissamanchou consideret enno o-unan ne dint quet droug, mæs indifferant, o veza ma ellont beza exercet-mad pe goual-exercet; an traou-se coufgoude a so dangerus bepret, ha dangerusfoc'h e c'hoaz en em attachi outo. Me lavar eta, Philotee, penaus peguement bennâc ma ve permetet c'hoari, ebata, en em ajusti,

mont d'an diverriſſamanchou, aſiſta er feſtou gant peb honeſtis; couſgoude caout affection hac attaich ouz quemenſe a ſo un dra control d'an devotion ha meurbet noaſus ha dangerus. Ober an dra-ſe ne de quet droug, mæs en em attachi ouz an dra-ſe a ſo droug. Domaich eo hada en douar eus hot c'halon affectionou quer vean ha quer ſot-ſe: an dra-ſe a zeu da occupi plaç an affectionou-mad, ha da viret na zeu hon ene d'en em drei ouz traou-mad ha profitabl d'hor ſilvidiguez.
Evelſe an Nazareanet gueichall en em abſtene non pas hepquen diouz quement a alſe mezvi, mæs ive diouz ar ræſin memes. Ne de quet ma teuhe ar ræſin da vezvi un den, nemet abalamour ma zoa danger o tibri ræſin, na deuzie dezo ar c'hoant da eſa guin ive. Ne lavarân quet na ellomp en em ſervichout eus an traou dangerus-ſe; mæs lavaret a ràn couſgoude n'ellomp jamæs lacât hon affection enno hep noaſout d'an devotion. Ar c'harvet, pa en em guevont re lard, a zeu d'en em ecarti ha d'en em denna en o bojennou ſtrouez, oc'h anaout ervat int carguet gant o lard en hevelep-fæçon na demaint quet e ſtad da redec buan, ma c'hoarſe dezo beza attaquet. Calon an den oc'h en em garga ivez eus an affectionou-ſe pere a ſo inutil ha dangerus, ne ell quet e guiryonez redec promtamant ha facilamant varzu e Doue, rac er poent-ſe eo e conſiſt ar guir devotion.

Evit guelet ar vugaligou och en em affectioni hac och en em doma varlerc'h balavennet, den ne gueF eſtrainch quemenſe, abalamour ma zint bugale; mæs ha ne de quet un dra ridicul, p'evit lavaret guell, un dra deplorabl guelet tud great och en em breſſi hac och en em affectioni vatlerc'h bagatelezou quen indin evel ma zeo an traou am eus hanvet bremá-ſouden, pere, ouſpen ma zint inutil, hon laca e danger d'en em diregli ha da gundui ur vuez diſordren och o fourchu? Ha rac-ſe, Philotee, e lavarán deoc'h penaus e renquit en em burgi diouz an affectionou hac an attachou fall-ſe; ha peguement bennâc na ve quet ato control d'an devotion ober an ſeurt exerçicou-ſe, couſgoude en em affectioni hac en em attachi outo a ſo bepret domachus dezi.

## AR PEVARE CHABISTR VARNUGUENT.

*Penaus e ranquer en em burgi diouz ar goual inclinationou.*

BEza hon eus c'hoaz, Philotee, certen inclinationou natural pere, o veza ne dint quet fortiet eus hor pec'hejou hon-unan, ne dint quet propramant pec'hejou na marvel na veniel, mæs a ſo galvet imperfectionou, hac an actou anezo a ſo galvet defautou ha

mancamanchou. Dre exempl, Santes Paula, hervez ma rapport Sant Jerom, e devoa un inclination vras d'an driftidiguez ha d'ar regret, en hevelep-fæçon ma veze ato e danger da vervel gant displijadur dre ma varve he bugale hac he fried diganti : an dra-se a yoa un imperfection ha noo pas ur pec'het, pa zoa a enep he meno hac he volontez. Beza ez eus meur a hini hac a so naturalamant fcanv hac hedro, re-all o deveus un natural ruft ha violant, re-all a so calet da receo avisou o hentez, darn a so inclinet d'ar superbire pe d'at goler, darn-all d'ar garantez fanfuel; hac erfin ne gafer nemeur a dud na aller remercout enno un feurt bennâc a imperfectionou erc'hiffe. Mæs peguement bennâc ma vent evel propr ha natural da bep-unan, coufgoude dre ar fourci a guemer un den da ober ar c'hontrol d'an imperfectionou - se, ec'hell o moderi hac o c'hourrija hac ec'hell so-quen en em zilivra hac en em burgi diouto : ha me a lavar deoc'h, Philotee, penaus eo ret memes e ober. Cafet ez eus moyen da geinch ar guez amandes c'huero e guez amandes douç oc'h o zoulla hepquen en o grizien evit ober d'ar suco pe d'ar sustanç fortial aret. Perac ne illimp-ni quet ivez ober d'hon humoriou ha d'hon inclinationou-fall fortial ac'hanomp evit dont da veza guell? Ne deus natural, peguer mad bennâc ve, na ell beza rentet

mechant dre ar goall habitudou : ne deus natural ive quer mechant na ell beza foupleat ha trec'het da guenta dre ar c'hraç a Zoue, ha goudefe dre an diligenç hac ar boan a laca un den d'en em gourrija. Me ya bremâ'ta da rei avisou ha da bropofi exerciçou, dre voyen pere e teuot a-ben da burgi hoc'h ene diouz an affectionou d'ar pec'hejou veniel, hac ec'haffurrot ive nuiouz-vui ho couftianç a-enep peb feurt pec'het marvel. Doue ra roi deoc'h ar c'hraç d'o fratica etvat.

✻✻✻✻✻✻✻✻✻✻✻✻✻✻✻

# *AN EIL QUEVREN*

## EUS AN INTRODUCTION,

*Pehini a gompren naoufpet feurt Avifou evit fevel an ene etrefe Doue dre an Oræfon hac ar Sacramanchou.*

## AR C'HENTA CHABISTR.

*Var an neceffite eus an Oræfon.*

1. **A**N Oræfon a zeu da fevel hon entendamant bete ar fcleriğen hac an anaoudeguez a Zoue, ha da expofi hor volontez d'an dounder eus ar garantez celeftiel; ne deus netra'ta a guement a zeue da burgi que-

ment hon entendamant dious e inorançou, hac hot volontez diouz e affectionou diregiet, evel an Oræson. An dour a venediction eo, pehini oc'h arroufi ar plant eus hon desirou-mad, a ra dezo dont da c'hlasfvefi ha da vleunvi; goualc'hi a ra hon ene diouz e imperfectionou hac e tisalter hor c'halon diouz e fassionou hac e inclinationou-fall.

2. Hoguen dreist peb-tra e recommandàn deoc'h an Oræson mental ha cordial, ha particulieramant an hini a vez grêt var Buez ha Passion hor Salver; oc'h e consideri alies dre ar vediration, e vezo carguet-oll hoc'h ene anezàn, e tescot en em gomporti eveldàn, hac e furmot hoc'h actionou diouz e re. En eo ar sclerigen eus ar bet: ennâ'ta, dreizàn hac evintàn eo e tleomp beza sclereat hac illuminet: ar vezen a zesir eo dindan pehini e tleomp en em zisheaulia hac en em refresqui: ar feunteun beo a Jacob eo evit hor goualc'hi diouz hon oll lousdoni. Evfin ar vugale o clevet alies o mam o parlant ouro, hac o c'hazouillat alies outi, a zesq alafin parlant eveldi; ha ny o choum tost d'hor Salver dre ar veditation, hac o lacât evez ouz e gomsou, e actionou hac e affectionou, e tesquimp moyenant e c'hraç desirout, lavaret hac ober eveldàn Ret eo en em arreti eno, Philotee, ha credit dime ne ouffemp mont etrese Doue an Tad nemet

dre

dre an nor-se. Rac toudememes ec'his na ouffemp quer en em velet er fclacen eus a ur mellezour, nemet lequear e ve ftean pe bloum ountàn adrèn, ne ouifemp quet ive contempli ervar an divinire endra emaomp er ber-mâ, ma na vife en em unisser ganr an humanite sacr eus hor Salver, peveus a hini ar vuez hac ar maro eo an objet ar c'hon-venapla, ar joaiussa hac ar profitapla a ouf-femp da choas evit hor meditation ordinal. Ne de quet hep sujet eo en em c'halv hor Salver ar Bara disquenner eus an Eê ; rac evel ma tle ar bara beza debret gant peb-feurr bouet all, evelse ivez e tle hor Salver beza meditet, consideret hac enclasquet en hon oll oræsonou hac en hon oll actionou. E vuez hac e varo a so ber disposet ha dis-tribuet e naousfet feurt pouent gant cals a Auroret, evit fervichout da veditation.

3. Impligir bemdez er Veditation-se un heur abarz ho lein, ha mar gu'llir, evel ma viot favet, abalamour ma vez neuse ho fperet nebeutoc'h ambarasser, ha ma vez frefcoc'h goude ar repos eus an nos, na liquit quet ivez ouzpen un heur da vedita nemet ho Tad fpirituel en lavarre deoc'h expressanfant.

4. Mar gu'illir ober an exerciç-se ebarz en Ilis, ha c'hui da gaout eno aoualc'h a repos en ho fperet, e vezo eas ha commod bras deoc'h; rac ne vezo nicun, na Tad na Mam, na Pried, na bugale na re-all a gue-

ment hoc'h ampeicho da chouni un heur en Ilis, eleac'h er c'hontrol, ma choumac'h en ho Ty, ne allac'h quet en em assuri da gaout un heur quel libr-se, ha'quer pesibl evel eno.

5. Commancit peb seurt Oræson quen Mental quen Vocal dre en em lacat e presanç Doue, ha dalc'hit-mad d'ar reglen-mâ bepret, hac e vellot e nebeut amser peguer profitabl vezo deoc'h.

6. Mat em c'hredit, e leverrot ho *Pater*, hoc'h *Ave Maria*, hac ho *Credo* e latin, mæs disqui a reot ivez entent ervat ar c'homsou anezo en ho langaich hoc'h-unan, evit d'ar fin, pa o leverrot el langaich commun eus an Ilis, ma c'hellot coufsgoude saouri an traou admirabl hac agreabl finifiet dre an oræsonou santel-se, pere a renquit da lavaret oc'h applica ervat ho songeson enno, hac oc'h excita hoc'h affectionou var ar pez a finifiont; ha na zeut morse tout d'en em hasta da lavaret cals, hoguen liquit ho poan da lavaret a galon ar pez a leverrot : rac ur Pater hepquen lavaret gant ur santimant vad, a dall mui eguet cals lavaret revuan ha d'ar red.

7. Ar Chapelet a so ur fæçon profitabl meurbet da'hidi, nemet ec'houiot e lavaret ec'his ma e dleet; hac evit quemense ho pet unanbennac eus al levriouigou pere a zesq ar fæçon d'e recita. Mad eo ive lavaret Litaniou Jesus, ha Litaniou ar Verc'hes hac ar Sent, hac an oll pedennou-all vocal pere

a so en Heuriou approuvet : e' condition cousgoude, mar hoc'h eus an donæson eus an oræson mental, ma en em occupot principalamant gat hounnez. En hevelep-fæçon, ma na ellit quet e goude ober peden vocal ebet, abalamour d'hoc'h afferou pe da ur ræson-all bennâc, n'en em lequeot quet e poan evit quemense och en em gontanti da lavaret simplamant quent pe c'houde ho Meditation, ar *Pater noster*, an *Ave Maria* hac ar *Credo*.

8. Mar santit en ho pedennou hac en hoc'h oræson vocal, ho calon tennet ha couviet d'an oræson interieur ha mental, na revusit quet mont dezi, ha list ho speret d'en em leusquel insansiblamant gant an inspirationou hac ar santimanchou mad-se, hep en em sourcial pe c'hui ho pezo echuet ar pedennou vocal ho poa da lavaret, pe c'hui n'ho pezo quet. Rac an oræson mental pehini ho pezo great en o lcac'h, a so cals agreaploc'h da Zoue ha profitaploc'h d'hoc'h Ene. Excepti a ran ar pedennou pere ho pezo bet evit pinigen; rac ar re-se a renquit da lavaret dre obligation.

9. Ma c'houarfe na allac'h quet vaqui diouz ar mintin d'an exerciç sacr-mâ eus an oræson mental, pe abalamour da gals occupationou, p'evit ur sujet legitim-all bennâc (ar pez a lequeot ho poan cousgoude da ziatben muia ma ellot) reparit da viana di-

ouz at pardaez ar mancamant-ſe da ur pouent hac a vezo pell vatlerc'h ho repas; rac ma e grac'h preſt goude ho repas abarz ma ho pe digeret ho pouet, e veac'h aſſoupiſſet cals hac ho yec'het a ve intereſſet gant quemenſe.

10. Ma na illit epad an deiz ober an oræſon mental-mâ, eo ret deoc'h rapari ar c'holſe, o ſevel alies ho calon etreſe Doue var an deiz dre oræſonou jaculator ha dre al lectur eus a eul Lêvr devot bennâc, hac oc'h ober ur binigennig bennâc evit ſatisfia eleac'h an deffaut-ſe; ha goudeſe grit ur reſolution gre d'en em lacat e trein adarre an tro-nos da ober hoc'h oræſon.

---

## AN EIL CHABISTR.

*Eleac'h ma tiſquezeur ar fæçon da ober meditation, ha da guenta d'en em lacat e preſanç Doue, pehini eo ar pouent quenta eus ar breparation.*

MÆs ne ouzoc'h quet marteſe, Philotee, penaus e ranquer ober an oræſon mental; rac un dra eo ha n'er goat nemeur a dud en amſer-mâ, ſiouaz! ha rac-ſe me ya da breſanti deoc'h ur fæçon ver ha ſimpl d'e ober, o c'hortos ma c'helſot beza guell inſtruet dre al lectur eus a gals a levriou caer pere a ſo bet compoſet vat ar ſujet-ſe, ha dreiſt pep-tra dre an uſaich hac an exer-

eic a reot hoc'h-unan eus ar veditation. Merca a ràn deoc'h da guenta ar breparation pehini a gonsist e daou bouent, peveus a re ar c'henta eo en em lacat e presanç Doue, hac an eil eo implori e assistanç. Evit en em lacat e presanç Doue, e proposàn peder moyen principal, peveus a re ec'hellot en em servichout er gommançamant.

Ar guenta moyen a gonsist en ur songeson hac-en un application gre hac atantif var an oll bresanç a Zoue, da lavaret e, oc'h en em bersuadi penaus e ma Doue e peb-tra hac e peb leac'h ha ne deus andret na tra ebet er bed-má na d'ema presant ebarz gant guiryonez; en hevelep-fæçon, ec'his ma quef al laboucet an ear ato p'eleac'h bennac e nigeont, evelse ive p'eleac'h bennac e zeomp, nac ema-oump, e quefomp Doue presant ato gueneomp : peb-unan a oar ar virionez-má, hoguen peb-unan ne de quet attantif d'e c'hompren. Ar re zall, evit ha na velont ur Prinç, pehini a so presant dezo, ne lesont quet coufgoude, n'en em zalc'hont en ur respet bras, mar dint avertisset eus e bresanç; mæs evit guir, abalamour n'er guelont quet, e c'hancounec'haont eas e ve present; hac oc'h e veza ancounec'heat, e collont c'hoaz eassoc'h ar respet hac ar reveranç evintàn. Allas, Philotee, ne vellomp quet Doue pehini a so presant deomp; ha peguement bennâc ma hon avertis ar Feiz eus e

bresanç cousgoude, ec'his n'er guelomp quet gant hon daoulagat, en ancounec'haomp alies, hac en em gomportomp neuse toudemenes evel pa ve Doue pell diouzomp : rac, evidomp da c'houzout ervat penaus ema present ato da bep-tra, quement a dal cousgoude evel pa n'er guessemp quet, pa na sonjomp quet en drase. Ha rac-se abarz hon Oræson e rencomp atao applica hor speret da songeal gant un attantion vras penaus ema Doue present oc'h hor guelet hac oc'h hor c'hlevet; ar songeson gret-se eus a bresanç Doue oa a rea da Zavid lavaret ar c'hompsou-mâ; Mat pignan en Eê, o va Doue, c'hui a so eno; mat disquennân en Ifern, emaouc'h eno ivez. Hac evelse e tleont en em servichout eus a gomsou Jacob, pehini o veza guelet ar squeul sacr pehini a dize eus an andret ma edo bete an Eê, a lavaras, ô peguen terribl eo ar plaç-mâ, & guirionez Doue a so amâ, ha n'er gouien quet; lavaret a falle dezân, ne songe quet : rac ne alle quet ignori, na-vise Doue eno hac e peb leac'h. Pa en em liquit eta da bidi Doue, o Philotee, e tleit lavaret a greis ho calon ha d'ho calon : ô va c'halon, va c'halon, ema Doue amâ e guiryonez.

An eil moyen d'en em lacat er bresanç sacr eus a Zoue, eo songeal, penaus ne dema quet Doue hepquen eleac'h ma emaouc'h, mæs ema c'hoaz en ur fæçon particulier e

gouelet ho calon ha diabarz ho speret, pe da hini e servich e bresanç divin da vuez ha da ene, o veza eno evel ar galon eus ho calon hac ar speret eus ho speret : rac ec'his ma en em guet hoc'h ene e quement coro so eus ho corf, o veza scuillet dreizàn oll, ha ma ta cousgoude e demeuranç particuliet en ho calon; dememes Doue peguement bennâc ma zeo presant da bep-tra, a so cousgoude presant d'ho speret en ur fæçon particulier ha special; abalamour da se oa er galve David, *Doue va c'halon*, hac e lavarre Sant Paul, penaus *e vevomp e Doue, e flachomp e Doue hac emaomp e Doue.* O consideri eta ar viryonez-mâ, ec'h excitot en ho calon ur teveranç vras en andret Doue, pehini a so quer presant deoc'h.

An drede moyen d'en em lacat e presanç Doue, eo consideri hor Salver pehini en e humanite sacr a sell eus an Eê ouz quement den a so er bed, mæs particulieramant ouz ar Gristenyen, pere eo e vugale, ispicial ouz ar re a so en oræson, peveus a re e remerq an actionou hac ar gomportamant. Ne de quet un imagination simpl eo an dra-mâ, ur viryonez pur eo : rac peguement bennac n'er guelomp quet, cousgoude hor c'honsider ac'hano. Sant Stephan er guelas evelse pa oue Merzeryet : en hevelep-fæçon ma c'hellomp ervat lavaret gant ar Scritur; chetu èn aont adren ar vuraill o sellet dre ar prenes-

tou hac o lacat evez ouzin dre an dreillou.

Ar bederves fæçon a gonsist oc'h en em servichout eus an imagination hepquen, oc'h en em represanti hor Salver en e humanite sacr evel pa ve en hor c'hichen, ec'his ma vezomp custum d'en em represanti hor mignonet ha da lavaret, me a sonch din e velân hen-a-hen oc'h ober an dram'aödra, semblantout a ra din e velet, pe un dra bennâc evelse. Hoguen mar bè Sacramant an Auter presant eleac'h ma veac'h oc'h ober hoc'h Oræson, hôunez a ve ur bresanç reel en effet ha non pas epquen en imagination; rac ar speç hac an aparanç a vara a ve ec'his un tapisseri, pe adren hini e ve hor Salver realamant oc'h hor guelet hac oc'h hor c'honsideri, evit ha n'er guelomp eno en e furm propr. En em servichout a reot a unan bennâc eta eus ar peder moyen-mâ da lacat hoc'h ene e presanç Doue abarz antren en Oræson, ha ne de quet a propos deoc'h o implija oll assamblès nemet-unan beveich hepquen, hac an drase bresamant ha simplamant.

## AN TREDE CHABISTR.

*Var an Invocation, pehini eo an eil pouent eus ar Breparation.*

AN invocation a vez great er fæçon-mâ: hoc'h ene oc'h anaout ervat ema e presanç Doue, a zeu d'en em brosterni dirazâ

gant ur reveranç ar vrassa, oc'h en em avoui meurbet indin da chom dirac ur Vajeste quer souveren : ha cousgoude oc'h anaout ervat e fell d'e vadelez quemense, e teu da c'houlen ountan er c'hrac d'e fervicha ha d'e adori ervat er Veditation-se. Mar quirit, ec'hillit en em fervichout eus a ur c'homsou bennac hac a vezo ber ha fervant, evel ma zeo ar re-má da Zavid : *N'am strinquit quet eus ho faç, va Doue, ha na lammit quet digueneen ar faveur eus ho Speret Santel. Toalit ar sclerigen eus ho Pisaich var ho fervicher pe ho fervicheres ma zouz; pliget gueneoc'h diselei va daoulagat hac e consideriń an traou admirabl a so ranfermet en ho Lesen ; roit din an intelligeanç, hac ec'h appliquin va speret da anaout ho Lesen hac e fentin outi a greis va c'halon. Me a so fervicher pe fervicheres deoc'h, roit din ar speret da gompren ar pez hoc'h eus disclériet din ;* ha comsou all evelse.

En em adressi a reot vive d'hoc'h Eal Gardien ha d'ar Personachou fantel pere a so comprenet er Myster, pehini a veditit; dre exempl er Mister eus a Varo hor Salver ec'h ellot invoqui an Itron-Varia, Sant Ian, ar Vadalen, al Laer deou, evit ma c'hobtenint deoc'h ar c'hrac da gaout un darn eus ar memes santimanchou ha mouvamanchou interieur pere a recefsont er Myster-se. Ha pa veditot var ho maro hoc'h-unan, ec'hel-

lor invoqui hoc'h Eal mad, pehini en em gafo presant eno, evit ma c'hinspiro deoc'h consideracionou convenabl. Ha toudemeues a reot er mysteryou all.

## AR PEVARE CHABISTR.

*Var ar bropofition eus ar Myster, pehini eo an trede fouent eus ar breparation.*

GOude an daou bouent ordinal-mâ eus ar Veditation, ez eus un trede pehini ne de quet commun da bep seurt meditationou, darn er galv represenration eus al leac'h, ha darn all, quentel interieur: mæs ne de quen rra nemet proposi d'hon imagination ar c'horf eus ar Myster pehini â fell deomp da vedita, evel pa er guellomp en effer visiblamant en hor presanç. Dre exempl mar fell deoc'h medita hor Salver er Groas, en em imaginot penaus emaouc'h var menez Calvar, hac e velir quement a oue great ha lavaret eno d'an deiz eus e Bassion: pe mar quirit, rac ar memes rra eo, en em imaginot penaus eo eleac'h ma emaouc'h memes eo e crucifiet hor Salver er fæçon ma en discrif an Evangelistet. Toudemeues a reot pa veditot var ho maro, evel ma em eus èn merquer er veditation pehini a so dreffet diaraoc var ar sujer-se, hac ive pa veditot var an Ifern ha var an hevelep Myf-

teriou-ſe oll, eleac'h ma ze quiſtion eus a draou viſibl ha ſanſibl : rac evit ar Myſteriou all eus ar c'hrandeur a Zoue, eus an excellanç eus ar vertuziou, eus ar fin p'evit hini ez omp crouet, pere a ſo traou inviſibl, ne de quet quiſtion d'en em ſervichout eus an ſeurt imagination-mâ : guir eo, ec'halleur ervar implija un hevelediguez hac ur gomparæſon bennâc evit ſicour ouz ar gonſideration ; mæs an draſe a ſo dificil bras da rarconrr ; ha ne fell din rreti gueneoc'h nemet ſimpla'ma ze poſſibl, en hevelep fæçon ne vezo quet ho ſperet cals ambaraſſet oc'h inventi imaginationou.

Dre voyen an imagination-ſe e ranfermomp hor ſperet er Myſter pehini a fell deomp da vedita, evir na daï quet da redec ha tum'ha tuont, ec'his ma vez ranfermet ul labouç en ur gaouet. Ur re bennâc a lavaro deoc'h couſgoude penaus e quenver en em repreſanti ar Myſteriou-ſe, ez e cals guell ſongeal enno ſimplamant dre ar feiz, hac o c'honceo ſpirituelamant hepquen, peautramant conſideri penaus e tremen an traou-ſe en ho ſperet propr ; hoguen an draſe a ſo re ſubtil evit nep ſo c'hoaz o commanç ober oræſon, ha quenavezo Doue d'ho tiorren hueloc'h, e ven avis deoc'h, Philotee d'en em zerc'hel en draouyen iſel pehini a ziſquezàn deoc'h.

## AR PEMPET CHABISTR.

### *Var ar Gonsideration, pehini eo an eil quevren eus ar Veditation.*

GOude an action eus an imagination ec'heul an action eus an entendamant, pehini a c'halvomp Meditation ha ne de quen-tra nemet unan pe gals a gonsiderationou great, evit excita hon affectionou en andret Doue hac ę quènver an traou divin; hac en dra-se eo ez e dizènvel ar veditation diouz ar studi ha diouz ar songesonou ha considerationou-all, pere ne de quet evit acquisita ar vertuz pe gatantez Doue eo e vezont great, mæs evit ur fin hac un intention-all bennâc, evel ma zeo evit beza gouiziec, peautramant evit scrifa pe dispur var quemense. O veza'ta ranfermet ho speret, evel am eus lavaret, ebarz er sujet pehini a fel deoc'h da vedita, daouft pe dre an imagination, mar deo sansibl ar sujet, pe dre at songeson hepquen, mar deo insansibl; e commançot da ober varnezàn consideratiounou, peveus a re e vellot exen.plou furmet ha dreffet-oll er meditationou am eus roet deoc'h amâ diaraoc. Mar quef ho speret aoualc'h a c'hout, a sclerigen hac a trouez en unan eus ar c'honsiderationou, en em arretot enhi, hep mont pelloc'h; oc'h ober evel

ar guenan pere ne guitaont quet ar fleur endra quefont mel enhi da zeftum; mæs ma na guifit quet a c'hour hervez ho fouet en unan eus ar c'honfiderationou, goude beza marc'hateat hac effeat un nebeut e tremennot da un all; hoguen iit adoug-ho-cam ha gant fimplicite ebarz en affer-mâ hep en èm brefsi nac en em inquieti na cals na nebeut.

## AR C'HUEC'HVET CHABISTR.

### *Var an affectionou ha resolutionou, pehini eo an drede quevren eus ar Meditation.*

AR Meditation a zigaç mouvamanchou ha fantimanchou mad en hor volontez, evel ma zeo carantez Doue ha carantez an Neffa, an defir d'ar Barados ha d'ar C'hloar, ar c'houant bras da gontribui e filvidiguez an eneou, an imitation eus a vuez hor Salver, ar gompaffion, an admiration, ar rejouiffanç, an doujanç rac droulanç Doue, rac ar Varn hac an Ifern: ar gaffouni ouz ar pec'het; ar fiziança er vadelez hac en drugarez a Zoue; ar vez hac ar gonfufion o confideri ar goual vuez hon eus cunduet. Hac e tle hor fperet en em arreti en affectionoumà muia ma vezo poffibl.

Ne rancac'h quet coufgoude, Philotee, en em arreti quement en affectionou generalfe na zeuac'h d'o c'honvertiffa e refolutionou particulier evit en em gourrija hac en

em amanti. Dre exempl, ar guenta coms a lavaras hor Salver var ar Groas a broduo furaoualc'h un affection vad en hoc'h ene d'e imita, da c'houzout eo an desir da bardoni d'hoc'h adversourien ha d'o c'haret. Hoguen me lavar bremâ penaus eo nebeut quemenfe, ma na ajoutit var an desir-se ur resolution particuler er fæçon-mâ. Hebien eta n'en em choquin mui evit ar c'homsou dipitus-se a lavaro hen-a-hen var va foues, n'en em fourmalifin mui evit an disprijanç-se a raï hen-a-hen ac'hanon, er c'hontrol me a lavaro hac a raio an drama'n-dra evit e c'hounit hac e appesi, hac evelse evit an nemorant-all. Dre ar voyen-mâ, Philotee, e courrigeot ho fautou e ber amser, eleac'h mar en em gontantit gant an desirou hac an affectionou hepquen, n'er greot nemet dre un hir amser ha dre gals a boan.

## AR SEIZVET CHABISTR.

### *Var ar Gonclusion hac ar Boquet spirituel.*

ERfin eo ret conclui ar Veditation dre deir action pere a ranqueur da ober gant brassa humilite a so possibl. Ar guenta eo an action a c'hraç o trugarecât Doue eus an affectionou hac ar resolutionou en deveus roet deomp, hac eus e Vadelez hac e drugarez pere hon eus anavezet er Myster eus ar veditation ... an eil eo an action a offranç,

pe dre hini ec'h offromp da Zoue e vadelez hac e drugarez menies, ar maro, ar goat hac ar vertuziou eus e Vap pe gant re ec'hunissomp hon affectionou hac hon resolutionou... An drede action eo ar supplication pe dre hini ec'houlennomp ouz Doue hac er suppliomp da gomnunica ouzomp ar graçou hac ar vertuziou eus e Vap, ha da rei e venediction d'hon affectionou ha d'hon resolutionou, evit ma c'hallimp o executi fidelamant : ha goudese e pedomp ivez evit an Ilis, evit hor Pastoret, hor c'herent, hor mignonet, hac ar reall, oc'h implija evit quemense an intercession eus an Itron Varia, eus an Elez hac eus ar Sent ; er fin em eus merquet penaus e tliet lavaret ar *Pater noster* hac an *Ave Maria*, pehini eo ar beden general ha necesser d'an oll Gristenien fidel.

Var guemense oll em eus ajoutet penaus oa ret destum ur boquedic a zevotion : ha chetu amà petra a sell din da lavaret. Ar re a vez en em bourmenet en ur Jardin gaër, ne sortiont quet laouen anezi anes quemeret en o dourn ur peder pe bemp fleuren da ober ur boquet anezo evit e c'huezza hac e zouguen epad an deiz : evelse ivez hor speret o veza en em bourmenet ha discourset var ur Myster bennac dre ar veditation, e tleomp choas unan pe zaou pe dri bouent, ar re hor bezo cafet muia d'hor gout, hac ar re brupra d'hon avançamant, evit caout

memor anezo epad an deiz hac evit o c'hueza evel ur Boquet spirituel. An dra-se ervad a vez great var al leac'h memes ma hor bez great at veditation och en em antreteni hac och en em bourmen en hor part hon-unan var guemense un nebeut amser goudese.

## AN EIZVET CHABISTR.

*Eleac'h ma roer avisou profitabl meurbet var ar sujet eus ar Meditation.*

RE eo, Philotee, pa ho pezo finisset ho meditation e talc'hac'h memor eus ar resolution ho pezo quemeret, evit beza fourcius d'ho fratica en deiz-se; hennez eo ar profit bras eus ar veditation, anes pehini e vez alies non pas hepquen inutil, mæs noasus, abalamour ar vertuziou mediter hep beza pratiquet, a laca ar speret aviziou d'en em c'hueza ha d'en em ourgouilli: rac hon amour propt a ro deomp da gridi penaus ez omp ar pez ma zomp en em resolvet da veza; quemense a fo guir mar de ferm ha fincer hon resolutionoù; mæs eleac'h beza fincer, ezint er c'hontrol vean ha dangerus, ma na vezont ptatiquet; ret eo'ta lacat pebtra en usaich evit o fratica ha na lessot quet an occasionou a guemense da dremen ebiou, pe y bian pe y bras. Dre exempl mar em bez quemeret ar resolution da c'hounit dre

zouçder

zouçder fperet ar re a zeu d'am offanfi, e clafquin en deiz-fe an occafion d'o rancontr evit o faludi; ha ma na allân o rancontr, e liquin da viana va foan da lavaret vad anezo ha da bedi Doue evito.

Pa fortiot eus an oræfon cordial-fe, e renquit lacât evez na leffac'h ho calon d'en em drei ouz traou-all, rac fcuilla a rac'h ar baum hac al liqueur precius hoc'h eus recevet enni dre voyen an oræfon; me a fell din lavaret e renquit, mar d'e poffibl, miret un dra bennâc a filanç ha douguen goueftadic ho calon eus an oræfon d'hoc'h afferou-all, o terc'hel-mad, hirra ma ellot, d'ar fantimanchou ha d'an affectionou pere ho pezo concevet. Un den en deffe recevet en ur porcelinen gaer ul liqueur bennâc a bris bras evit e douguen d'e dy, a yae a doug-e-gan hep fellet a goftez, hoguen fellet a rae aviziou dirazân gant aon na heurte e droat ouz ur mean bennâc ha na rae ur goall gamet, hac aviziou-all ouz e borcelinen da velet hac y na goftezze quet an eil eu muguet eguile: chetu eno petra a dleit da ober o fortial eus ar veditation. N'en em droit quet en un taol-cont ouz traou ar bed, hoguen fellit en ho raoc fimplamant, evel a c'hoarfe mar rancontrac'h unan bennâc ha ne ouffac'h quet en em exanti da barlant ountâ pe d'e glevet, eo ret en em accommodi diouz quemenfe, mæs en hevelepfæçon ma lequeot evez na zeuac'h da goll ar

frouez eus hoc'h oræson, ha ma er c'honservot muia ma vezo possibl deoc'h. Ret eo sequen e teuac'h d'en em accustumi da c'houzout tremen eus an oræson da guement seurt occupation legitim a c'houlen digueneoc'h ar stad hac ar vocation ma emaouc'h enni, peguement bennâc ma seblanre an occupationou-se beza pell diouz an affectionou pere hoc'h eus recever en oræson. Da lavaret e penaus e tle ur Marc'hadour, dre exempl, gouzout tremen eus an oræson d'an trafic; ur c'hreg a dle gouzout tremen eus an oræson d'an deveriou eus he zieguez, hac ur plac'h d'he servich gant un hevelep douçder hac un hevelep repos a speret, na vezo troublet nac inquieter morsetout evit quemense: rac pa zeo an eil hac eguile hervez volontez Doue, eo ret tremen eus an eil d'eguile gant ur speret a humilite hac a zevotion.

Ret e c'houffac'h ive penaus ec'h erruo gueneoc'h aviziou ma vezo tomet oll hoc'h affection ouz Doue incontinant goude ar breparation: neuse, Philotee, eo rer leusquel ar vrid gantl hep fallour heul ar metod pehini am eus roet amâ deoc'h: rac peguement bennâc ma tle ar gonsideration peurvuia mont eraoc an affectionou hac ar resolutionou, cousgoude pa ro deoc'h ar Speret-Santel an affectionou abarz ar gonsideration, ne dleit quet en em lacat e poan da glasq ar gonsideration, pehini ne vez great nemet

evit excita hac evit toma an affection. En ur guer quen alies gueich ma en em bresanto an affectionou deoc'h, e renquit o receo hac ober plaç dezo, pe il a erruo quent pe ii a erruo goude an oll gonsiderationou : ha peguement bennâc ma em be lequeat an affectionou varlerc'h an oll gonsiderationou, n'em eus-èn great nemet evit difaranti guell ar guevrennou eus an oræson : rac erfin ur reglen general eo penaus ne ranquer jamæs derc'hel an affectionou, mæs ret e o lesel ato da fortial pa en em bresantont.

Ar pez a lavarân a so non pas hepquen evit an oll affectionou, mæs c'hoaz evit an actionou a c'hraç, a ofranç hac a beden pere a alleur da ober etouez ar gonsiderationnu : rac ne ranquer quet o derc'hel quen nebeut hac an affectionou ; peguement bennâc ma ranquer o repeti hac o c'hemeret adarre pa gonclueur ar Veditation ; mæs evit ar resolutionou a ranqueur da ober goude an affectionou hac e fin an oll meditation eraoc ar gonclusion ; rac, ma ho graemp e mesq an affectionou, ec'his ma hon eus d'en em representi objedou particulier ha familier evit quemense, hon lacaent e danger da gaout distractionou. Etouez an affectionou hac ar resolutionou e ve mad en em servichout a zifcours hac a antretien o parlant aviziou ouz hor Salver, aviziou ouz an Elez hac ouz ar personachou a so representet er Myster, hac

aviziou-all ouz ar Sent, hac ouzomp hon-unan, ouz hor c'halon, ouz ar bec'herien ha memes ouz an traou maro hac insansibl, evel ma veleur e ra David en e Salmou, ha ma o deveus-èn great ar Sent-all en o meditationou hac oræsonou.

## AN NAVET CHABISTR.

*Evit an degout pehini a erru er Veditation.*

MAr gu'erru guencoc'h, Philotee, n'ho pezo gout na consolation ebet er veditation, me ho ped, na zeuot quet d'en em droubli evit quemense; ho pezet recours neuse d'ar beden vocal, gouelit hac huanadit dirac hor Salver; avoueit ounta ervat ez ouc'h indin e roe gout ebet deoc'h, pedirèn cousgoude d'ho sicour, poquit d'e Imaich, mar hoc'h eus-èn, livirit dezàn ar c'homsou-mâ eus a Jacob, n'ho lisin quet quen ho pezo roet din ho penediction, peautramant ar c'homsou-mâ eus ar Gananeen: ya, va Autrou, me a ene ervat ne doun nemet ur c'hi pe ur guies, mæs ar chaff o devez ar brusun diouz taol o mestr da zibri.

Aviziou-all quemerit ul lèvr en ho tourn ha lennit-èn gant attantion quen a vezo deuet ho speret d'en em ziuna ha da guemeret gout en Oræson; excitit ho calon dre ur mouvamant hac ur fæçon exterieur bennâc a ze-

votion, oc'h en em brofterni d'an douar, pe o lacat ho taouarn a groas var ho ftomac pe o vriata ur Grucifi, ya nemet e viot un tu bennâc en ho part hoc'h-unan. Ma na vezit quet c'hoaz confolet evit quemenfe tout, peguen degoutet bennâc na peguer feac'h bennâc en em gaffac'h n'en em droublit quet, mæs continuit d'en em zerc'hell en ur boftur devot e prefanç ho Toue. Peguement a gourtifanet a fo hac ïa cant gueich er bloaz da gambr ar Roue hep caout efperanç ebet da barlant ountá; nemet hepquen evit beza guelet gantàn hac evit renta dezàn ho refpejou hac o deveriou? evelfe, va Philotee, eo e tleomp dont d'an Oræfon fantel puramant ha fimplamant evit renta hon dever da Zoue ha difquez dezàn hor fidelite: mar deo agreabl gant e Vajefte divin parlant ouzomp, hac en em antreteni gueneomp dre e infpirationou fantel hac e gonfolationou interieur, e vezo certenamant un enor hac ur blijadur vras quemenfe deõp; hoguen ma na blich gantàn ober deomp ar c'htaç-fe, oc'h hon lefell eno hep ober man ac'hanomp nuguer ha pa n'hor guelle ha pa na vemp quet en e brefanç, ne dleomp quet coufgoude en em rebuti na mont en hon rout, quent-fe chom a dleomp eno dirac ar Vajefte fouveren-fe gant ur refpet hac ur barfetet vras, ha neufe furaoualc'h e cafo agreabl hor patiantet, hac e remerquo hon

aſſiduite hac hor perſeveranç ; en hevelepſæçon, pa ziſtroimp ur veich-all dirazàn, ma hor favoriſo ha ma en am antreteno gueneomp dre voyen e gonſolationou, oc'h ober deomp tâvan an doucder eus an oræſon ; mæs pa n'er grae quet, en em gontantomp, Philotee, ma zeo un enor bras deõp ato beza en e guichen hac en e breſanç.

## AN DECVET CHABISTR.

### *Var an Exerciç evit ar Mintin.*

OUſpen an oræſon mental ma hon eus comſet anezi, hac an oræſonou-all vocal ma zouc'h obliget d'o ober ur veich en deiz, ez eus pemp ſeurt-all a oræſonou berroc'h, hac a ſo evel ar bouillaç eus an oræſon vras-ſe : ar guenta eo an hini a vez grêt dioùz ar mintin, evel ur breparation general d'an oll œuvrou eus an deiz ha chetu amâ penaus e greot.

1. Trugarecaët hac adorit Doue humblamant evit ar c'hraç en deveus grêt deoc'h d'ho peza conſervet en nos tremen, ha mar beac'h dre valeur couezet en ur pec'het bennâc, goulennit pardon ountàn.

2. Conſiderit penaus ne d'e roet an devez preſant deoc'h nemet evit gounit an devez eürus eus an eternite, hac e reot ur propos ferm da implija ervat an devez en intention-ſe.

3. Guelit dre avanç pe seurt afferou pe seurt occupationou ha pe seurt occasionou ho pezo en deiz-se da servicha Doue, ha pe seurt tentationou a allo erruout gueneoc'h d'e offansi pe dre goler, pe dre vanite pe dre un dereglamant-all bennâc, hac en em breparit gant ur resolution santel da implija ervat ar moïenou pere a dle en em offr deoc'h da servicha Doue ha da augmenti ho tevotion : evel er c'hontrol en em zisposit da evita ervat, da gombati ha da drec'hi ar pez a ell en em bresanti control d'ho silvidiguez ha da c'hloar Doue : ha ne de quet aoualc'h ober ar resolution-se, ret eo ivez prepari ar moyenou d'e executi ervat. Dre exempl mar guelàn, em eus da dreti un affer bennâc gant un den hac a so colerus, e quemerin ar resolution non pas hepquen da viret n'en offansin, mæs c'hoaz d'en em servichout eus a gomsou douç evit gounit e speret, peautramant e pedin ûr re bennâc d'am secour d'e doleri. Mar guelàn ec'hallin bisita un den clàn, e tisposin an heur, ar gonsolation hac ar sicour am eus da rei dezàn hac eveKe evit an nemorant-all.

4. Quemense great, en em humiliit dirac Doue, oc'h anaout ervat penaus ac'hanoc'h hoc'h-unan ne ouffac'h ober netra eus ar pez hoc'h eus diliberet daouft p'evit tec'het diouz an droug, daouft p'evit ober ar mad : Hac evel pa zalc'hac'h ho calon etre ho taouarn,

offrit-èn gant hoc'h-oll desseinou mad d'ar Vajeste a Zoue, òc'h e supplia d'ho quemeret dindan e broteċtion ha d'ho crehat evit ma er servichot fidelamant; hac evit ar sujet-se livirit mui a galon eguet a c'henou: O va Doue, cheru amàn ar galon baour ha miserabl-má, pehini dre ho madelez e deveus concevet cals a affeċtionou hac a resolutionou mad evit ho servich; hoguen allas! caër e deveus en em efforci da glasq effeċtui ar mad a zesir da ober, nemedoc'h-hu a rohe dezi ho penediċtion celestiel, pehini a c'houlennàn ouzoc'h en intention-se, o Tad deboner, dre ar merit eus a Bassion ho Map quer, en enor da behini e consacràn hac e c'hoffràn an dervez-màn hac ar rest eus va buez. Invoquit ar Verc'hes hon Itron, hoc'h Eal mad hac ar Sent, evit ma hoc'h assistint e quenver quemense. Mæs an oll aċtou spirituel-màn a dle beza great e ber gomsou ha gant ferveur abarz sortial eus ho ty, mar de possibl, evit dre voyen an exerciçse ma couezo benediċtion Doue var guement a reot epad an deiz; hoguen me ho ped, Philotee, na vancot jamæs d'an draman.



## AN UNECVET CHABISTR.

### *Var an Exercīç diouz an nos ha var an Examen a Gouſtianç.*

EC'his ma tleit ober ul lein ſpirituel dre voyen ar veditation abarz ho lein temporel, e tleit ivez abatz ho coan temporel, ober ur goanic ſpirituel pe da viana ur gollation devot ha ſpirituel. Quemerit eta un amſer bennâc abarz pouent ho coan, hac o veza en em broſternet dirac Doue, deſtumit ho ſperet ec'hars treid Jeſus-Chriſt crucifiet, pehini a repreſantot deoc'h hoc'h-unan dre ur gonſideration ſimpl ha dre ur guel interieur; elumit adarre an tan eus ho meditation diouz ar mintin en ho calon, oc'h e ſevel etreſe ar Salver divin-ſe eus hoc'h ene dre aĉtou fervant a eſperanç, a humilite hac a garantez, peautramant o repeti ar poenchou ho pezo ſaouret muia en ho meditation diouz ar mintin, pe oc'h en em excita dre ur ſujet-all a nevez evel ma queffot guella.

Evit an examen a gouſtianç pehini a dleer ato da ober abarz mont da goufquet, pebunan a oar penaus a ranquer e fratica. Da guenta e trugarecaomp Doue d'hor beza conſervet epad an deiz. D'an eil ec'h examinōp penaus ez omp en em gomportet e quement heur a ſo en deiz; hac evit ober eaſſoc'h a-ſe an examen-ſe, e conſiderrimp p'eleac'h, pe

gant piou, ha pe en occupationou ez omp bet. D'an trede mar quefomp hon eus grear ur mad bennac, e trugarecaomp Doue eus a guemense : mar hon eus great er c'hontrol un droug bennac, pe dre songesonou, pe dre gomsou pe dre œuvrou, e houlennōp pardon a guemense ouz e Vajeste divin, hac e quemeromp ar resolution da vont da gofes er guenta occasion, ha da lacat hor poan d'en em amanti. D'ar pevare e recommandomp d'ar brovidanç a Zoue hor c'horf, hon ene, an Ilis, hon tud, hor c'herent hac hor mignonet. Ertin e pedōp ar Verc'hes hon Itron, hon Eal mad hac ar Sent da gaout fourci ac'hanōp ha da veilla evidomp ; ha goude beza goulennet e venediction ouz Doue, e zeōp da guemeret ar repos pehini a so necesser deomp.

Ne dleer jamæs mancout d'an exerciç-mā diouz an nos quennebeut ha d'an hini diouz ar mintin : rac dre an exerciç diouz ar mintin e rigotit prenestou hoc'h ene d'an Heaul a justiç, ha dre an exerciç diouz an nos o serrit ouz an devaligen eus an Ifern. *An eil hac eguile a gueffot e Lévr ar C'hanticou Spirituel.*

## AN DAOUZECVET CHABISTR.
### *Var ar Retret Spirituel.*

PHilotee, amā eo e tesirān a greis va c'halon, ec'heuliac'h va avis : rac unan eo eus ar moyenou assura d'en em avanç en

hent eus ho filvidiguez. Antretenit liessa ma c'hellot ahet an deiz ho speret e presanç Doue dre voyen unan bennac eus ar peder fæçon am eus merquet deoc'h en eil chabistr eus ar guevren-mâ : sellit petra a ra Doue, ha petra a rit hoc'h-unan ; guelet a reot e zaoulagat troet varzu-ac-enoc'h hac o sellet ouzoc'h continuelamant gant ur garantez hep e far. O va Doue, a leverrot-hu, petra n'am eus-me ar guel ac'hanoc'h ato, couls ha ma hoc'h eus ato ar guel ac'hanon ? perac e songit-hu enon-me quement, o va Autrou ; ha perac e songeàn-me enoc'h-hu quen nebeut ; p'eleac'h emaomp-ni, o va ene ? hor guir blaç eo Doue, ha p'eleac'h eo en em guesomp-ni ?

Evel ma o deveus al laboucet o neiziou evit en em retira enno pa o devez izom, ha ma o deveus ar c'harvet o bojennou hac o c'hreou pe en re en em houlsont hac e cuzont evit quemeret ar frescadurez hac an disheaul en han ; toudememes, Philotee, e tle hôr c'halonou quemeret ha choas ur plaç bennâc bemdez pe var Menez Calvar, pe e gouliou hor Salver, pe en tu-all bennâc a dost dezàn, evit en em tetira eno e pebseurt occasion hac evit en em disquiza diouz an occupationou exterieur, ha beza eno evel en ur c'hre evit en em zifen ouz an dentationou. Eürus vezo an Ene a allo lavaret d'hor Salver gant guiryonez ; c'hui eo an

ry eus va refuich, c'hui a so din ur c'hte affur, un doen a enep ar glao, hac un difheaul a enep an domder.

Ho pezet memor eta, Philotee, da ober ato cals a retrejou er solitud eus ho calon, oc'h antren alies a speret enoc'h hoc'h-unan, endra emaouc'h a gorf occupet etouez an dud hac en hoc'h afferou : hac ar solitud a speret-se, ar retret spirituel-se ne ell beza motfetout ampechet dre an nombr bras eus ar re so en dro deoc'h, rac n'emaint quet en dro d'ho calon nemet hepquen en dro d'ho corf, en hevelep-fæçon ma chom ho calon e-unan e presanç Doue. Hennez eo an exerciç a rea ar Roue David etouez quen alies a occupationou evel en devoa, eguis ma en ro e-unan da anaour e mil andret eus e Salmou ; evelse eo e lavar : o va Doue, me a so ato gueneoc'h ; me a vel ato va Doue dirazon ; me am eus savet va daoulagat varzu-ac-enoc'h, o va Doue, c'hui pehini a ra ho temeuranç en Eê ; va daoulagat a so ato etrefe Doue. An antretienou hac an occupationou en devez un den gant an dud ne dint quet ordinal quer fetius na ell aviziou tenna e galon anezo, evit obet dezân antren er solitud interieur-mâ.

Goude ma o devoa Tud Santes Cathel a Sienne lamet diganti peb commodite da bidi ha da vedita, hor Salver e inspiras da ober un oratoric interieur en he speret, evit en

em retira ennàn spirituelamant hac evit ma c'halse vaqui d'ar solitud ha d'ar retret santelmâ eus ar galon etouez an afferou exterieur. Hac ar houdevez pa veze attaquet gant ar bed, ne receve incommodite ebet diountâ ; abalamour, emezi, ma en em anferme en hec'habinet interieur, eleac'h ma en em gonsole gant he Fried celestiel. Evelse ivez pelloc'h e roe avis d'he bugale spirituel da ober ur gampr en o c'halon evit chom enni.

En em dennit a speret aviziou eta en ho calon, evit ma vior eno separet diouz an dud, ha ma c'hellot treti gant Doue calon ouz calon evit hoc'h ene, o lavaret ec'his David ; beillet em eus hac oun en em rentet henvel ouz ar pelican er solitud ; edon evel ma vez ur gaouen er c'hoz edifiçou hac evel ma vez ur filip e-unan en doen. Ar c'homsou-mâ, ouzpen ar sinification literal anezo, pe dre hini e tisquezont penaus e quemere ar Roue bras-se un heur bennâc aviziou evit chom en e bart e-unan da gontempli traou spirituel, a ro deomp c'hoaz da entent, hervez ar sinification mystic anezo, teir seurt retret excellant, hac evel teir hermitaich pe en re ec'hellomp exerci hor solitud diouz an imitation eus hor Salver, pehini var menez Calvar a oue ec'his ar Pelican eus ar solitud, pehini a lavarer, a rent gant e c'hoad ar vuez d'e laboucet munut pa vezont maro : en e c'hinivelez en ur c'hraou desert e oue

ec'his ar gaouen en ur c'hos edific o clem hac o vouela hor fautou hac hor pec'hejou; hac en deiz ma pignas en Eê e oue henvel ouz ar filip, oc'h en em retira hac o nigeal en Eê, pehini a so evel an doen eus ar bed: en tri leac'h-má ec'hellomp ivez ober aviziou hon retret etouez an tracassou eus hon afferou hac hon occupationou. An Den eürus Elzear o veza bet absant pell-amser diouz e Bried devor ha chast hanvet delfina, e caças hi beteg ennâ un expres da c'houzout pe-naus anezàn, hac e responras-èn dezi; yac'h oun manific, emezàn, va fried guer; ha mar fell deoc'h va guelet, n'hoc'h eus nemet va c'hlasq er C'houli a gostez hor Salver douç; rac eno e ràn va demeuranç, hac eno vezo em c'heffot; inutil vezo deoc'h va c'hlasq un tu-all. Hemá a ioa ur Christen mad.

## AN TRIZECVET CHABISTR.

### *Var an inspirationou, an Oræsonou jaculator hac ar songesonou mad.*

EN em retira a reomp e Doue, abalamour ma c'hasþiromp varzu-ac-ennàn, hac ec'hasþiromp varzu-ac-ennàn evit en em retira ennâ, en hevelep-façon ma teu an aspiration etrese Doue hac ar rerer spirituel d'en em anrreneni ha d'en em fouten an eil eguile, hac an daou dra-má a zeu eus ar songesonou mad. Aspirit alies eta etrese Doue,

Philotee, o ſevell ho calon pront ha fervant varzu-ac-ennâ; admirit ar guenet anezàn, goulennit ſicour ountàn, en em ſtrinquit a ſperet ec'harz tteid ar Groas, adorit e vadelez, interrogit-èn alies e quenver ho ſilvidiguez, offrit dezàn hoc'h ene mil gueich en deiz, arretit ho taoulagat interieur var e zouçder, aſtennit ho tourn dezàn evel ur buguel d'e dad, evit ma ho cunduo, liquitèn var ho peutrin evel ur boquet delicius, plantit-èn en hoc'h ene evel un anſeïn, ha grit evelſe mil ſeurt mouvamant eus ho calon evit elumi enni garantez Doue, hac evit en em excita da un deneridiguez ardant en andret ar Pried divin-ſe d'hoc'h ene.

Evellen eo e reer an Oræſonou Jaculator, pere a recommand Sant Augustin qualles a veich d'an Itron devot Proba. Hor ſperet, Philotee, oc'h en em acuſtumi evelſe da ſongeal e Doue alies ha da veza familier gantàn, a zui da veza parfumet ha carguet oll eus e berfectionou divin; hac an exerciç-mâ ne de quet dies; rac meller ec'hell beza emeſq hon afferou hac hon occupationou hep ober ampechamant ebet dezo, abalamour n'en em arretomp er retrejou a ſperet-ſe nac et mouvamanchou a galon-ſe nemet ur moument evel dre un divettiſſamant ber, ar pez ne noas morſetout, quent-ſe a ſervich deomp cals evit pourchu ha continui ar pez a reomp. Ar peletin pehini a

guemer ur banne guin evit rejouissa e galon ha restesqui e c'henou, peguement bennâc ma en em arret un nebeut, ne intertomp quet e veaich evit quemense, mæs quemeret a ra un nerz hac ur gouraich nevez evit e echui buanoc'h hac easoc'h a-se, ha ne zeu d'en em arreti nemet evit monet guell goudese.

Beza ez eus cals hac o deveus destumet ha desquet dindan évor naousfet aspiration vocal pere a so profitabl-bras evit guir; mæs ne ven quet avis deoc'h d'en em attachi ouz ar c'homsou-má muguet ouz ar c'homsou-ont, hoguen prononcit pe a galon pe a c'henou ar re a vezo inspiret deoc'h neuse-souden dre ar garantez pehini a fournisso deoc'h quement hac a guerrot a santimanchou mad. Guir eo penaus ez eus certen comsou pere o deveus un nerz particulier evit contanti ar galon e certen occasionou, evel ma zeo ar santimanchou fervant pere a so quer stang ha quer paut e Salmou David, hac an invocation eus an Hano a Jesus e naousfet fæçon. Ar C'hanticou Spirituel a servich c'hoaz d'ar memes intention, nemet e vezzint canet gant attantion ha gant devotion. (*Caout a reot quement hac a guerrot eus an seurt Canticou-se composet a nevez gant ur Belec eus a Escopti Leon, hac a so approuvet mad.*)

Erfin ec'his ar re pere o devez ur garantez

tez humen ha naturel ouz ur re bennâc, ma teuont da sonjal ato en objet eus o c'harantez, ha ma vez o c'halon leun a affection hac o guenou carguet a veuleudi evit an objet-se, ha na lesont occasion eber da dremen en e absanç na zisquezont dezân pe dezi o fassion hac o c'harantez dre lizerou, ha na rancontront guezen ebet na scrifont e hano var ar goc'hen anezi; de memes ar re pere a gar Doue ne baouesont o sonjal ennân, o c'huanada varzu-ac-ennân hac o coms anezân; hac e carrent, ma ve possibl, gravi var beutrin quement den a so er bed an Hano sacr ha santel a JESUS.

Quement tra so a servich da zigaç dezo da vemor eus o muya caret, ha ne deus netra crouet gant Doue na zeu d'o c'houfia d'e veuli. Rac evel a lavar Sant Augustin var-lerc'h Sant Anton, quement so er bed a goms dezo dre ul langaich mut, pehini a antentont sclear e faver an objet-se eus o c'harantez; peb rra a zigaç dezo songesonou mad peveus a re e sorti, goudese forz mouvamanchou hac aspirationou etrese Doue. Cheru aná exemplou a guemense. Sant Gregor, Escop a Nazianze, evel ma er c'hontas e-unan d'e bopl, oc'h en em bourmen ahet bord ar mor, a gonsidere penaus, pa en em avance ar gouagou var ar sabl, e lesent eno bigornou, quernieligou, trunç-lousaou, istrennigou hac an-seurt traou dister-se pere a veze tauler,

hac ec'his pa lavarren, cranchet gant ar mor var ar bord, hac o tiftrei goudefe dre vouagou-all e quemere hac e lonque adarre un darn eus an traou-fe, hac e tretant ar reier tro-var-dro a chome ferm hep flaich, peguement bennâc ma o c'hanne ha ma o heurte ar gouagou gant un effort bras. Var guemenfe e c'heureu ar Sant-fe ar reflexion gaermâ; penaus an dud fempl reprefanter dre an traou fcanv-fe pere a zeu hac a ya gant ar mor, en em lese ive da veza douguet, e-ver gant an affliction, e-ver gant ar gonfolation, o vont da heul an dout hac ar gouagou eus a chenchamanchou ar bed-mâ; ha penaus ar re goutachus a chom ferm hep flaich, evel ar reier, ouz peb feurt tempeft hac adverfite; hac ar fongefon-fe a eureu dezân lavaret ar c'homfou-mâ gant David: Ho pezet memor ac'hanon, va Doue, rac an dour eus an affliction en deveus treuzet bete va ene; pliget gueneoc'h, o va Autrou, va dilivra eus a vouelet an dour-fe, douguet oun da vouelet ar mor hac ez oun abymet gant an tempeft. Rac d'an ampoent oa eftrainch affliget ar Sant-mâ, o veza ufurpet maleütufamant e Efcopti gant Maximius. Sant Fulgenç, Efcop a Rufpe, oc'h en em gaout en un afamble general eus an Noblanç a Rom pe da hini e rea Theodoric, Roue ar Goter, un harang, hac o veler ar vraoeri eûs a guement a Autrounez pere a yoa renquet en af-

famble-fe, peb-unan hervez e galite, e lavaras evellen: o va Doue: peguer caer e tle beza ar Jerusalem celestiel, da lavaret eo ar Kear vras eus an Eê, pa zeo amâ var an douar eo e tisquez ar Keat a Rom beza quêr caer ha quer pompus! Ha mar deo er bed-mâ e roer quement a c'hloar hac a bomp d'ar re a gar ar vanite, pebez gloar na deus reservet er bed-all d'ar re a gontempl ar virionez! Lavaret a rear penaus Sant Anselm, Arc'hescop a Cantorbii, a yoa admirabl en exerciç-mâ eus a songesonou-mad. Ur c'hadic preffet gant ar chaff pere a yoa var e lerc'h, a ziredas dindan marc'h ar Prelad santelmâ, pa edo o vont e beaich; hac en em arretas ar c'hadic paour dindan e varc'h evel en ur refuich peini a gafe a yoa dleet dezi da guemeret a enep an danger ma edo eus e maro. Ar chaff ne reant nemet harzal ha chilpat outi en dro d'ar marc'h hep credout lammet ganti, evel pa o divise ar fantimant da gridi penaus e tlie o freiz beza exant hac en assuranç er plaç-se, pe da hini e devoa bet recours; ar pez a yoa certenamant un dra extrordinal da velet, hac a lequea cals a c'hoarz etouez an trein eus ar chasseurien, endra edo Sant Anselm o vouela hac oc'h huanada var e varc'h en ur lavaret dezo: allas! c'hoarzin a rit, emezâ; hoguen ar mil paour-mâ ne c'hoarz quet. Evellen eo e ma adversourien an ene oc'h e fourchu

hac oc'h ober o effort e naoufpet fæçon evit e lacât da goueza e peb feurt pec'hejou; emaint oc'h e gortos evel ar chaff-màn er c'hoign enq eus ar maro, evit e raviffa hac e devori; hac an ene paour-fe trubuillet-oll a glafq partout ur ficour hac ur refuich bennâc, ha ma na gueff quet, e adverfourien a ra goab anezi hac a c'hoarz divar e c'houft; hac o veza lavaret quemenfe, e zeas en e rout en ur huanada. An Impalâr bras Conftantin a fcrifas enorablamant da Sant Anton; ar pez a eftonas cals a Religiufet pere a yoa en dro d'ar Sant-mâ, hac e lavaras dezo: penaus, emezàn, eftonet ouc'h o velet en deffe fcrifet ur Roue da un den? En em eftonit quent o velet en deffe un Doue eternel fcrifet e Lefen d'ar re a fo fujet d'ar maro hac en deffe memes comfet outo a c'henou e Perfonaich e Vap-unic. Sant Frances, o velet ur pen-dànvat e-unan etouez ur vanden bouc'her, a lavaras d'e gompagnon: fellit peguen douç, emezâ, eo an dânvadic paour-fe emefq ar vanden guevr-fe; hor Salver a yoa douç hac humbl evellen etouez ar Farifianet. Hac o velet ur veich-all un oanic debret gant ur penmoc'h: allas! oanic paour, emezàn en ur vouela, te a reprefant fclear ar maro eus va Salver.

Ar Perfonaich bras Frances Borgias, Duc a Gandii, o vont da chaffeal a rea mil reflexion devot. Admira a reàn, emezàn,

goude ma oa en em rentet Religius, o velet ar ſparfelet, pere a yoa rentet dón, o tinigeal var an dorn hac o permeti golo o' daoulagat hac o ſtaga ouz ar berehen, ha guelet couſgoude pegnen diſent eo an dud ouz ar vouez a Zoue. An Eſcop bras Sant Baſil a lavar penaus ar roſen etouez an drein a ra d'an dud ar remontranç-mâ. Ar pez a ſo agreapla er bed-mâ, tud mortel, a ſo mellet gant triſtidiguez : ne deus netra er bedmâ a guement a ve pur; ar c'heuz a zeu ato varlerc'h ar joa, an intavaich varlerc'h ar briedelez, ar ſourci varlerc'h an diſourci, ar vez hac an dipit varlerc'h ar c'hloar, an diſpignou varlerc'h an enorioù, an degout hac ar chagrin varlerc'h ar plijadurezou, hac ar c'hlènvet varlerc'h ar yec'het. Ur fleuren gaer, eme ar Perſonaich ſantel-mâ, eo ar roſen, mæs rei a ra din calç a driſtidiguez oc'h va avertiſſa eus va fec'het, p'evit hini e bet condaunet an douar da zouguen ar ſpern hac an dres. Un ene devot o ſellet ouz ur ganol hac o velet an Eê hac ar ſteret repreſantet ebarz en un noſvez ſclear, a lavare evellen : *O va Doue, ar memes ſteret-mân a veʒo unan an diʒiou-mâ dindan va ʒreid, pa ho peʒo va loget en Tabernaclou ſantel eus ho Paradoſ*; hac evel ma zeo repreſantet en dour var an douar ar ſteret eus an Eê, dememes an dud pere ſo var an douar a ſo repreſantet er feunteun beo eus ar garantez

divin ebarz en Eê. Un all o velet ur rivier o redec, a grie evellen : va ene ne vezo jamæs e repos quenavezo abymèt er mor eus an Divinite pchini eo e fourcen. Ha Santes Francesa o consideri ur c'houeren agreabl, pe vat bord hini oa en em lequeat d'an aoulin da bidi Doue, a oue ravisset en extasi o repeti alies at c'homsou-mâ sioulic : ar c'htaç eus va Doue a red ivez agreablamant ha sioul evel ar c'houetênig-mâ. Un all o velet labouedigou-yer destumet dindan o mam, a lavare : o va Doue, pliget gueneoc'h bon destum hac hor c'honservi dindan an youasquell eus ho trugarez. Un all o velet ar boquejou tro-heaul, a lavare : p'eur, va Doue, vezo en em dtoï va ene-me ouz an heaul eus ho carantez? Hac o velet boquejou an Dreindet, pe gant re ne deus c'huez ebet, peguement-bennâc ma zint caer da velet, e vare : allas! evellen a c'hoare gant va fantimanchou-me; car int da lavaret, hoguen ne broduont effet ebet.

Chetu ase, va Philotee, penaus e tenner songesonou mad hac aspirationou santel eus a guement tra en em bresant deomp er vuez mortel-mâ. Maleürus eo ar re pere a zistro ar grouadurien diouz o C'hrouer evit o zrei ouz ar pec'het. Eürus er c'hontrol eo ar re pere en em fervich eus an traou crouet evit glorifia o C'hroueur, hac a implich ar vanite anezo da enori ar virionez. Certena-

mant, eme Sant Gregor a Nazianze, custum oun da raporti peb tra d'am profit spirituel. Santes Paula, hervez ma raport St. Jerom, a rea evelse un usaich mad eus a bep seurt rancontr och'en em servichout eus a bep tra evit sevel he c'halon etrese Doue dre aspirationou ha songesonou santel.

En exerciç-mâ eus ar retret spirituel hac eus an oræsonou jaculator eo e consist ar poent bras eus an devotion. An exerciç-mâ a ell rapari an dessaut eus an oll oræsonou all, mæs an dessaut hac ar mancamant eus an exerciç-mâ n'ell casi jamæs beza raparet dre nep seurt moyen all ebet; hep an exerciç-mâ ne ousset quet ober ervat ar vuez contemplatif, na ne ousset nemet goual ober er vuez actif. Hepzàn ne deo ar repos nemet lesireguez, nac al labour nemet ambaras; ha racse ho supplian en ho profit d'en em rei d'an exerciç-mâ eus a greis ho calon hep jamæs disparti diountàn.

## AR PEVARZECVET CHABISTR.

*Var ar Sacrifiç Divin eus an Oferen ha pe-naus e ranquer e c'hlevet.*

NE'Em eus quet comset deoc'h froaz eus ar Sacrifiç sacr ha santel eus an Oferen, pehini eo an heol eus an exerciçou spirituel, hac ar centr pe ar galounen eus ar Religion gristen, hac an ene eus an devotion; ur

Myster pehini ne aller quet da zifcleria, eleac'h ma zeo ranfermet an abym eus ar Garantez divin, ha pe dre hini e teu Doue d'en em rei deomp teelamant ha da gommunica ouzomp e c'hraçou hac e faveriou gant ul liberalite admirabl meurbet.

Ne ouffet quet lavaret peguement a nerz e deveus an oræson pehini a reomp en union gant ar Sacrifiç divin-má: en hevelep-fæçon Philotee, ma receo an Ene dreizân un abondanç vras a faveriou cæleftiel, ec'his pa ve harp ouz e muia caret, pehini e rent quel leun a c'huez mad hac a zoucder fpirituel ma zeo henvel ouz ur pilierat moguet eus a goat aromatiq, a vyrr, a efanç hac a barbarfumou eus a ur c'huez dilicat, evel ma e fcrifet e lêvr ar C'hanticou. Grit eta ho poffibl da afifta bemdez en Oferen fantel, evit offr gant ar Belec ar Sacrifiç eus ho Redemtor da Zoue e Dad hac evidoc'h hoc'hunan hac evit an Ilis univerfel: Sant Ian Chrifoftom a lavar penaus e vez en dro d'an Auter un nombr bras a Elez evit enori ar Myster facr-má; ha ny oc'h en em gaout eno ganto ha gant ur memes intention ne ellomp nemet receo cals a influançou hac a zonæzonou favorabl en un feurt compagnunez. Ar c'heur eus an Ilis Triomfant hac hini an Ilis Militant en em unis affambles gant hor Salver en action divin-má evit gantân, ennân, ha dreizân ravifsa calon Doue

an Tad ha tenna e drugarez varnomp. Pebez eur da un ene contribui devotamant gant e affection en ur mad quer precius hac a so quemenr da veza desiret!

Ma na ellit quet abalamour da un necessite bennâc en em renta presant a gorf er sacrifiç souveren-mâ, da viana e rleit dougen ho calon evit assista ebarz dre ur bresanç spirituel. Da ur poent bennâc eta diouz ar mintin iit d'an Ilis a speret ma na illit mont a gorf, unissit hoc'h intantion gant hini an oll Gristenien ha grit ar memes actionou interieur eleac'h ma emaouc'h, evel a rac'h ma veac'h presant a gorf er Sacrifiç santel eus an Oferen en un Ilis bennâc.

Mæs evit clevet pe reelamant pe spirituelamant an Ofern santel ec'his ma e dleet. Da guenta er gommançamant o c'hortos ma zai ar Belec ouz an Auter grit ar breparatinn gantàn, pehini a gonsist oc'h en em lacat e presanç Doue, oc'h anaout peguen indin ouc'h da assista en e Sacrifiç hac o c'houlen pardon ountàn eus ho pec'hejou. D'an eil adalec ma vez eat ar Belec ouz an Auter betè an Aviel considerit an doneiguez hac ar vuez eus hor Salver er bed-mâ dre ur gonsideration simpl ha general. D'an trede adalec an Aviel bete ar *Credo* considerit ar bredication eus hor Salver, ha protestit e fel deoc'h beva ha mervel er greden d'e gomsou santel hac en union eus an Ilis Carolic.

D'ar pevare adalec ar *Credo* bete ar *Pater noster* appliquir ho calon er Mysteriou eus a Varo ha Paſſion hon Redemtor, pere a so actuelamant hac eſſantielamant repreſanter er Sacrific divin-mâ, pehini a ofrot da Zoue an Tad evit e c'hloar hac ho ſilvidiguez aſſambles gant ar Belec ha gant ar teſt eus ar Bobl. D'ar pempet adalec ar *Pater* bete ar Gommunion, da lavaret eo bete *Domine non ſum dignus*, en em efforcit da furmi en ho calon mil deſir, o caout ur c'hoant bras meurbet da veza da jamæs uniſſet gant ho Salver dre ur garantez eternel. D'ar c'huec'hvet adalec ar Gommunion bete ar fin eus an Oferen trugarecait e Vajeſte divin eus e Incarnation, eus e Vuez, eus e Varo, eus e Baſſion hac eus ar garantez a ziſquez deomp er Sacrific ſantel-mâ, oc'h e ſuplia dre at merit anezàn da veza bepret favorabl ha trugarezus en hoc'h andret, en andret ho tud hac ho mignonet hac en andret an Ilis univerſel: hac erfin oc'h en em humilia eus a greis ho calon recevit devotamant ar Venediction divin pehini a ro deoc'h hor Salver dre voien e Officer ar celebrant.

Houguen mar fell deoc'h durant an Oferen ober ho meditation var ar myſteriou pere a guemerit bemdez da vedita hervez ho tevotion, ne vezo quet neceſſer deoc'h en em arreti da ober an actou particulier-mâ pere [illegible] eus merquet amâ deoc'h; aoualc'h vezo

deoc'h er gommançamant dressi hoc'h intention da adori Doue ha da offr deza ar Sacrifiç santel-mâ dre an exerciç eus ho meditation hac eus hoc'h oræson ; rac an actou-se, ma hon eus comset anezo, en em guef e peb seurt oræson ha meditation pe en ur fæçon expres pe en ur fæçon cuzet. (*Apropos eo rei deoc'h avis amâ penaus e queffot e Lévriou ar C'hanticou Brezonec pere a so nevez imprimet hac aprouvet e Quemper, ur voyen excellant da glevet an Oferen devotamant.*)

---

## AR PEMZECVET CHABISTR.

*Var an exerciçou all, pere a so public ha commun.*

OUzpen quemense, Philotee, eo ret da Sul ha da C'houel asista en Ofiç divin da lavaret eo en Oferen bred hac er Gousperou muia ma ellot : rac an deiziou-se a so consacret da Zoue, hac e tleer ober enno cals mui a actionou mad evit e enori hac e c'hlorifia, eguet en deiziou-all ; dre ar voiense e santot mil douçder ha mil devotion evel a rea Sant Augustin, pehini a lavar en e gonfessionou penaus oc'h asista en Ofiç Divin er gommançamant ma en em gonvertissas, e teuze e galon gant an douçder hac e zaoulagat gant an dalou a zevotion. Hac evit ma en livrin ur veich evit an oll, mui a verit hac a gonsolation hon eus oc'h asista

en Ofiçou public eus an Ilis, eguet n'hon eus en actionou mad pere a reomp en hor part hon-unan, o veza ordrenet evelse gant Doue ma vezo preferet ar mad commun d'ar mad particulier.

Antreit volontieramant er Breuriezíou a so eleac'h ma emaouc'h, ha particulieramant er re ma zeus ar profitapla exerciçou enno ha mui a exempl mad : rac en drase e rentor un oboissanç hac a vezo agreabl bras da Zoue ; ha peguement bennâc na ve quet gourc'hemennet ar Breuriezíou, ez int cousgoude recommander gant an Ilis, pehini evit disquez penaus e deveus c'hoant en em anrolle cals enno, a ro induljançou ha privilejou-all d'ar Vreudeur ha C'hoarezet eus ar Breuriezíou-se. Ha goudese un dra eo hac a so bepret charitabl bras beza participant ha cooperi gant cals en ho silvidiguez hac en o deisseinou mad ec'his ma reer dre voyen ar Breuriezíou-se. Ha peguement bennâc ma c'halle c'hoarvout e raemp quer couls exerciçou en hor part hon-unan, evel a reer er Breuriezíou e commun, ha ma caffemp soquen mui a c'hout oc'h o ober en hor particulier : cousgoude Doue a so mui glorifiet pa zeuomp d'en em unissa assambles evit contribui an eil re e mad o hentez ac'hanomp. Ar memes tra a lavaran evit peb seurt pedennou ha devotionou public pe en re e tleomp assista muia ma ze possibl, evit ma

tisquezzinp exempl mad d'hon nessa ha ma tuimp erc'hisse da gonttibui e gloar Doue hac en intention gommun eus an Ilis.

## AR CHUEZECVET CHABISTR.

*Penaus eo ret enori hac invoqui ar Sent.*

PA zigaç Doue deomp alies an inspirationou dre voyen e Elez, e tleomp ive caç alies hon aspirationou dezàn dre ar memes moyen. An Eneou santel eus ar re so maro, pere a so er Batados gant an Elez, hac, evel a lavar hon Salver, a so henvel ouz an Elez, a ra ivez ar memes Ofiç da rei deomp inspirationou ha da bidi Doue evidomp. Va Philotee, unissomp hor c'halonou gant ar Sperejou cælestiel hac an Eneou eürus-se : rac ec'his ma tesq at tossignolet vunut cana gant ar re vras, evelse ive dre ar c'hommerç hac an antretien santel pehini hor bezo gant ar Sent, e vouezzimp cals guell pidi ha cana ar meuleudiou divin ; me a gano meuleudi da Zoue, eme David, dirac an Elez.

Douguit un enor, ur resper, ur reveranç hac ur garantez special evit ar Verc'hes Glorius Vari ; Mam eo d'hon Tad souveren ha parconsecant ez e hor Mam vras-ny ; hor bezet recours dezi eta, hac evel he bugaligou en em strincomp etre he divrec'h gant ur fiziang barfet e peb moumet hac e peb

occasion; criomp ouz ar Vam doue-mâ, invocom he c'harantez Mam ha lequeomp hor poan da imita he vertuziou hac hor bet en he andret calon guir vugale.

En em rentit familier gant an Elez, sellit outo alies invisiblamant presant en ho quichen, dreist ar re-all ho pet ur garantez hac ur reveranç vras evit an Eal a so etablisset var an Escopti, pe en hini e chomit, evit Elez ar re ma vevit assambles ganto, hac ispicial evit hoc'h Eal hoc'h-unan; pedit-ii alies, meulit-ii ordinal ha goulennit sicour outo en hoc'h oll afferou quen temporel quen spirituel, evit ma cooperint gant hoc'h intantionou hac ho ressteinou mad.

Ar Personach bras Peres Favre ar c'henta Belec, ar c'henta Predicator, ar c'henta Lecteur eus an Theologi a Compagnunez Jesus, hac ar c'henta compagnon en deoue Sant Innace Fondator eus ar Gompagnunez-se, o tonet ur veich eus a Alamain eleac'h ma en devoa great cals evit gloar hor Salver, hac o tremen dre an Escopti p'eveus a hini oa guinidic, e contas penaus o veza treuzet cals a gontreou eleac'h ma zoa hæretiquet o chom, en devoa recevet meur a gonsolation da veza saludet an Eal protecteur eus a bep Parres dre ma c'herrue enno, hac ec'hanaie sanfiblamant penaus oa bet an Elez-se favorabl dezàn, quen evit e vouarantissa diouz quement noas a glasque an Hæretiquet da ober

dezàn, quen evit renta douç ha docil an Eneou da receo an Instruſtionou mad pere a rea dezo : hac e lavare an drafe ganr un afſection quer bras, ma teue un demeſel d'e recita var e lerc'h gant ur ſerveur eſtrainch muguet trinſguent vloaz goude ma oa clevet ganti eus e c'henou propr. Ur gonſolation vras a ſantis er bloaz tremenet o conſacri un Auter var ar plaç ma c'heureu Doue d'an den Eürus-ſe beza ganet. Choaſit particuliera-mant ar Sent peveus a re ec'hallac'h imita ha ſouri guell ar vuez, hac en interceſſion pere ho pe ur fiziançz particuler. Ar Sant pe ar Santes peveus a hini e touguit an hano, a ſo dija deputet deoc'h abaoue ho padizianç.

## AR SEITECVET CHABISTR.

### *Penaus eo e ranquer clevet ha len comſou Doue.*

BEzit devot ha ſourcius da glevet comſou Doue. Pe c'hui o c'hlevo en un antretien familier bennâc gant ho mignonet pe vignoneſet ſpirituel, pe c'hui o c'hlevo er Sarmon, clevit-y ato gant attantion ha gant reſpet ; grit ervat ho profit anezo, ha na leſit quet anezo da goueza d'an douar. Hoguen recevit-y evel ur baum precius en ho calon, oc'h imita er Verc'hes ſacr pehini a gonſerve ſant ur ſourci bras en he c'halon an oll gomſou pere a lavaret e meuleudi d'he

Map. Hac ho pezet memor penaus e testum hor Salver at c'homsou pere a leveromp dezàn en hor pedennou, diouz ma testumomp ivez ar c'homsou pere a lavat deomp er Bredication hac en instructionou mad.

Bezit sourcius da gaout ato ul Lèvr mad bennâc a zevotion (*Evel ma zeus bremâ Lévriou Brezonec hac a so profitabl bras*) ha lennit bemdez un dra bennâc ebarz gant ar memes devotion hac ar memes respet evel pa ve ul lizer bennâc ve a ve deut deoc'h eus an Eê digant ar Sent, evit disquez deoc'h an hent ha rei deoc'h ar goutaich da vonet dy. Lennit ivez an Histor hac ar Vuez eus ar Sent, eleac'h ma vellot evel en ur mellezour at portret eus ar vuez Christen, hac imitit o actionou oc'h ober diouto hetvez ar stad hac ar vocation ma emaouc'h en-hi: rac peguement bennâc na ell quet ar te a vêv er bed imita toutafet cals a actionou o deveus grêt ar Sent, coufgoude ec'hellont o heul a dost pe a bell hac o imita en ur fæçon bennâc. Dre exempl ar solitud eus a Sant Paul Hermit a imitot dre ho rettejou spirituel a reel, peveus a re hon eus comset dija hac e comsimp c'hoaz: ar baoutentez vras a Sant Frances a imitot o pratica ivez at baourentez er fæçon ma tisquezzimp tuma varlerc'h, ha toudememes evit an nemotant-all. Guir e penaus ez eus cetten histotiou pere a ro deomp mui a sclerigen da

regli

regli hor buez eguet re-all, ec'his ma zeo ar vuez eus ar Vam eürus Thereſa pehini a ſo admirabl evit quemenſe, buez Sant Charles Borromee, hini Sant Lois hac hini Sant Bernard, cronicou S. Frances hac an ſeurtſe. Beza ez eus buezïou-all hac a ſo mui a ſujet enno da admira eguet da imita, evel ma zeo buez Santes Mari Ægiptianes, Sant Simeon Stilit, an diou Santes Catel a Sienne hac a Genes, ha re-all, pere ne leſont quet couſgoude na roonr ur gout bras e general da garet Doue.

## AN TRIVECHVET CHABISTR.

*Penaus e ranquer receo an inſpirationou mad.*

Guervel a reomp inſpirationou mad quement atris, mouvamant, rebeich ha remors interieur, quement ſclerigen hac anaoudeguez a ro Doue deomp, o tiarben hor c'halon gant e venediction ou ha gãt ar ſourci hac ar garantez eus a un Tad mad, evit hon diuna, hon excita, hor pouſſa hac hon tenna d'ar vertuziou ſantel, d'ar garantez celeſtiel, d'ar reſolutionou mad, bref da guement hor c'hundu d hor mad eternel. Quemenſe eo a c'halv ar Pried divin heurta en nor ha parlant ouz calon e bried, e diuna pa vez couſquet, etial outi hac e guervel pa vez abſant,

e c'houvia da dânva eus e vel, da zeftum avalou ha fleurachou en e jardin, da gana ha da oher d'he mouez douç fini en e ziscouarn. Izom am eus a ur gomparæson evit en em rei da entent ervat. Evit conclui antieramant un dimizi, e tle erruout tri zra en egard d'ar plac'h pehini a fell da zimizi. Da guenta e propofer dezi ar guevren, d'an eil e quef mad ar bropofition, ha d'an trede e ro he c'honfantamant. Evelfe ive Doue, o fallout dezàn ober ennomp, dreizomp ha gueneomp un action bennâc eus a ur charite vras, a zeu da guenta d'e fropofi deomp dre e inspiration, d'an eil e teuomp d'e c'haout mad, ha d'an trede e confantomp da guemenfe: rac evel ma zeus teir fasen evit difquen er pec'het, da c'houzout eo an dentation, ar blijadur hac ar gonfantamant, evelfe ivez ez eus teir fasen evit pignat er vertuz, da c'houzout eo an inspiration pehini a fo control d'an dentation, ar blijadur en inspiration pehini a fo control d'ar blijadur en dentation, hac ar gonfantamant gant an inspiration pehini a fo control d'ar gonfantamant gant an dentation.

Pa bate an inspiration guenèomp ahet hor buez, coufgoude ma na quemeromp plijadur enni, ne vemp james agreabl da Zoue; er-c'hontrol e Vajefte divin a ve offanfet dre guemenfe ha fachet evel ma oue gueichall a enep an Israeliter, pe gant-re e oue ahet

daou-uguent vloaz, evel a lavar er Scritur; och'o sollicita d'en em gonvertissa ountàn, hep e falvezas dezo biscoaz clevet na finii ountâ: ar pez a eureu dezàn tonet dre goler outo penaus birviquen ne antrefent en e repos. Ar blijadur pehini a guemeromp en inspirationou mad, a so un disposition vras da vont d'ar Barados, hac e commançomp dija da blijout da Zoue an hent-se; rac peguement bennâc na ve quet c'hoaz ar blijadur-se ur gonsantamant antier, un disposition certen e coufgoude d'ar gonsantamant: ha mar deo ur fin vad hac un dra profitabl meurbet quemeret plijadur o clevet comsou Doue, pere a so evel un inspiration exterieur, ez eo ivez un dra vad hac agreabl bras da Zoue quemeret plijadur en inspiration interieur. Eus ar blijadur-se eo e coms ar Pried facr evellen: va ene, emezi, a so ravisset-oll gât joa pa en deveus parlantet va muia-caret ouzin. Evelse ivez en em gontant bras dija an digentil eus an demeselpe da hini e ra al les, hac en em guef cals favoriset pa eguel och'en em blijout eus e servich.

Mæs erfin ar gonsantamant eo a beurechu an act vertuzus; rac mar deuomp goude beza inspiret ha quemeret plijadur en inspiration, da revufi coufgoude hor c'honsantamant da Zoue, ez omp eftrainch dianaoudec hac e c'hoffansomp cals e Vajeste divin; rac feblantour a ra e ve mui a zisprijanç eno Quemense

oue a c'hoarvezas gant ar c'hrec-hont eus ar C'hanticou ; rac peguement bennac ma oue touchet he c'halon gant joa o clevet ar vouez douç eus he fried quer oc'h e guervel, cousgoude ne favas quet da zigueri an nor dezàn var zigarez un excus sot ; hac he fried o tont d'en em facha, evel ma en devoa ræson, a yeas ebiou hac e dilesas. En em resolvit eta, Philotee, da accepti a galon vad an oll inspirationou hac an oll enclasq a blijo gant Doue da ober deoc'h ; ha pa erruo an inspirationou gueneoc'h, recevit-y evel Ambassadourien ar Roue celestiel pehini a fell dezàn contracti priedelez gueneoc'h. Selaouit pæsiblamant ar propositiou a reont deoc'h : consideritar garantez pe gant hini e teu Doue d'hoc'h inspira, ha cherissit an inspiration santel-se. Consantit gant an inspiration santel, mæs dre ur gonsantamant antier, carantezus ha constant ; rac er fæçon-se Doue, pehini ne illit quet da oblija, en em gaso cousgoude obliget-bras d'hoc'h affection vad. Mæs abarz consanti d'an inspirationou eus a draou a gousecanç pe a draou extraordinal, evit na viot quet tromplet, consultit bepret ho Tirecteur, evit ma c'hexamino hac èn so guir pe faus an inspiration ; rac an adversour, o velet un ene pront da gonsanti gant an inspirationou mad, a bropos dezi alies inspirationou faus evit e zrompla : ar pez na ell jamæs da ober endra oboïsso gāt humilite d'e C'hon-

ducteur. Pa ho pezo roet ho consantamant, e renquit gant ur fourci bras lacât ho poan da executi ar pez a c'houlen an inspiration digueneoc'h: eno eo e consist al leunder pe ar berfection eus ar guir vertuz; rac evit caout ar gonsantamant er galon, hep e lacât en effet, ne ve an dra-se nemet planta ec'his ur vinien hep fallout e touque frouez.

## AN NAONTECVET CHABISTR.

### *Evit ar Gonfession santel.*

HOr Salver en deveus lesct gant e Ilis ar Sacramant a Binigen hac a Gonfession evit ma en em voualc'himp enná diouz hon oll bec'hejou, quellies gueich ma en em gafimp souillet ganto. Na bermetit jamæs eta, Philotee, e chomme pell ho calon ampoesonet gant ar pec'het, pa hoc'h eus ur remed quer presant ha quer facil. Al leones, pa vez bet al leopard oc'h e farraat, a ya prest d'en em voalc'hi evit lamet ar flear a chom ganti goude an action-se, gant aon pa zeue al leon he far da dostât outi, na fante e ve bet al leopard ganti, ha na ve courroucet dre guemese. An ene, pehini e deveus consacret d'ar pec'het, a dle caout horrol outi e-unan hac en em netaat buhan abalamour d'ar respet a dle da gaout evit an aoulagat pur eus ar Vajeste a Zoue pehini a sell outi. Hoguen peadra

a varvimp-ny dre ar maro ſpirituel, ha ny o caour ur remed quer ſouveren?

Iit da gofes gant humilite ha gant devotion ur veich er ſizun, hac ato, mar guillit, pa zoot da gommunia, peguement bennâc na ſantac'h ho couſtianç o rebeich deoc'h pe-c'het marvel ebet; rac dre ar Gonfeſſion ne recevot quet hepquen an abſolven eus ar pe-c'hejou veniel pere a gofeſſaot, mæs ivez un nerz bras evit en em viret outo hiviſiquen, ur ſclerigen vras evit o anaout ervat, hac ur c'hraç abondant evit rapari quement domaich o devoa grêt deoc'h. O vont da gofes e praticot ar vertuz a humilite, a oboiſſanç, a ſimplicite hac a charite, hac en action-ſe hepquen eus ar Gonfeſſion e c'hexerçot mui a vertuz eguet e nicun-all.

Ho pezet ato ur guir diſplijadur eus ar pec'hejou pere a gofeſſaot, peguer bian bennâc e c'hallent beza, gant ur reſolution ferm d'en em gourrija diouto hiviſiquen. Cals o cofes ato pec'hejou veniel dre accuſtumanç ha dre ur certen maniel quemeret ganto hep ſonjal morſe-tout en em gourrija diouz ar pec'hejou veniel-ſe. a chom epad o buez carguet anezo, hac e collont dre ar voyen-ſe cals a c'hraçou hac a broſit ſpirituel. Mar en em accuſit eta da veza lavaret gueier dinoas, pe da veza lavaret ur goms direglet bennâc, pe da veza c'hoariet re, ho pêt regret eus an traou-ſe gant ur propos ferm

d'en em amanti anezo ; rac un abus eo cofes nep seurt pec'het quen marvel quen veniel, hep caout ar volontez d'en em zisober anezàn, pa na deo instituet ar Gonfession nemet evit quemense.

Arabat e so-quen e rac'h en ho Confession an accusationou inutil-mâ pere a ra cals dre ur routin : n'em eus quet caret Doue evel ma tlien, n'em eus quet pedet Doue gant quement a zevotion evel ma tlien, n'em eus quet caret va nessa evel ma tlien, n'em eus quet recevet ar Sacramanchou gant quement a reveranç evel a yoa dleet, hac an seurt traou-se. Ar ræson eo abalamour, pa en em accusit er fæçon-se, ne livirit netra a guement a alle rei da anaout d'ho Confessour ar stad eus ho coustianç ; rac ne deus den, peguer santel bennâc e-c'halle beza, na ell lavaret ar memes tra. Guelit eta pehez sujet hoc'h eus e particulier da ober an seurt accusationou-se ; ha pa ho pezo-èn anavezet, en em accusit simplamant ha distinctamant eus ar mancamant ho pezo bet. Dre exempl, cofes a rit n'hoc'h eus quet caret, eme c'hui, ho nessa evel ma tliac'h. Pe e quenver tra't a n'hoc'h eus-hu-èn quet caret evel ma tliac'h? Ahalamour emichans o veza guelet ur paour bennâc necessitus bras, pehini a alsac'h eas aoualc'h da sicour ha da gonsoli, n'hoc'h eus bet sourci ebet a guemense. Ebien en em accusit eta eus ar barticularite-se, ha livirit :

o veza guelet guenèn ur paour necessitus, pehini a allen eas aoualc'h da sicour, n'em eus-èn quet sicouret dre neglijanç, pe dre galetter a galon, pe dre zispriјanç, hervez ma c'hanavezot an occasiou eus ho faut. Toudememes ne dleit quet en em accus n'hoc'h eus quet pedet Doue gant quement a zevotion evel a yoa dleet, mæs en em accus a dleit da veza en em arretet volontieramant en distractionou pere hoc'h eus bet o pidi Doue, pe da veza negliget en em lacât el leac'h hac en amser hac er bostur ma tliac'h en em lacât evit beza attantif en ho pedennou. Er fæçon-se eo e tleit cofes simplamant, hervez ma queffot ho pezo manquet, ha non pas en ur fæçon general pehini ne fervich da netra er Confession.

Ne dleit quet ivez en em gontanti da gofes ho pec'hejou veniel hep ajouti netraquen, mæs lavaret a dleit pe dre intantion hoc'h eus-y great. Dre exempl ne dleit quet en em gontanti d'en em accus da veza lavaret gueier dinoas, mæs ajouti a dleit hac evit en em bompadi oa, pe evit en em excus, pe evit farçal, pe aratoz-mat evit contesti. Ne dleit quet en em gontanti da gofes ez ouc'h en em impatiantet hac en em chagrinet, pe hoc'h eus consét rust ha dic'hraç un nebeut, lavaret a dleit ive p'evit sujet eo, ha toudememes evit an nemorant-all. Roit da anaout d'ho Confessour ha c'hui a

fo choumet pell en ho pec'het, rac an hirnez-amser a zeu peurvuia da grefqui cals ar pec'het, o veza ma zeus cals a zifatanç etre ur vanite pehini a vezo bet ur c'hardeur en hor fperet, hac ur vanite pe en hini e vezo bet hot c'halon un devez pe zaou pe dri o tempra; tet eo eta difcleria non pas hepquen hor pec'hejou, mæs ouzpen ar motif pe an intantion pe gant hini hon eus-y grêt, ha pegueit a amser int padet. Rac peguement bennâc na vemp quet obliget ordinalamant da veza quer piz ha quer jurdic-fe o tifcleria hor pec'hejou veniel, ha na vemp quet obliget memes abfolumant d'o c'hofes, coufgoude ar re a fell dezo purifia erfat o eneou evit acquifita guell an devotinn fantel, a dle beza fourcius da rei da anaout ervat d'ar medecin fpirituel ar c'hlênver peveus a hini e fell dezo beza renter falo, peguer bian bennâc ve.

Na efpernit quet lavaret at pez a fo requis evit rei da anaout fclear hn pec'het; eguis ma ve difcleria p'evit fujet ez ouc'h en em lequeat e coler, perac hoc'h eus fouffret unan bennâc en e viç hep e repren. Dre exempl, un den peini a zifplich din a lavaro din ut goms bennâc evit farçal, ha me o quemeret an dra-fe a-zevri a zui d'en em formalifa ha d'en em facha; ma vife un all, pehini a vife agreabl din, en devife lavaret ar goms-fe pe vouaz egueti, em bife-

hi quemeret a berz-vad; n'em bezo quet a zamant eta d'eo em accus evellen: en em dilefet oun bet da lavaret comſou a gourrouç a enep ur certen, o veza quemeret a voualberz ur goms beonâc a lavare din. Ne de quet evit ar gouſecanç eus ar pez a lavare oa, nemet abalamour ma tiſplige din ar certen-ſe; ha mar ho pez izom c'hoaz, evit eñ em ziſcleria ervat, da expreſſi d'ho Confeſſour ar c'homſou colerus-ſe pere hoc'h eus prononcet, e ſonjàn penaus e ve mad deoc'h o lavaret dezàn. Rac oc'h en em accus evelſe naifamant, ne ziſcleriit quet hepquen ar pec'hejou hoc'h eus grêt, mæs ivez ar goal inclinationou, ar goal guſtumou hac ar c'hriziennou-all eus ho pec'hejou a roit an hentſe da anaout d'ho Tad ſpirituel, pehini a guemer dre ar voyen-ſe un anaoudeguez barfet eus ho couſtianç, hac e c'hell ivez anaout guell a-ſe ar remejou pere a ſo propr d'ho pec'hejou. Ret e couſgoude miret ato, mar d'e poſſibl, na roac'h da anaout piou en deffe contribuet en ho pec'het.

Liquit evez ouz ur gantite a bec'hejou pere a chom alies da ren inſanſiblamant e gouelet ar gouſtianç, evit ma o c'hofeſſaot ha ma ellot en em burgi anezo; hac evit an effet-ſe lennit gant dilijanç ar c'huec'hvet Chabiſtr, ar ſeizvet, an eizvet ha navetvarnuguent, ar pemper ha c'huec'hvet ha tregont eus an drede Quevren, hac ar ſeizvet

Chabistr eus ar bedervet Quevren eus al Lêvr-mâ. Na cenchit quet facilamant a Gonfessour; mæs pa ho pezo choaset unan, continuit da renta cont dezàn eus ho coustianç d'an deiziou a vezo destinet evit quemense, o lavaret dezàn naïfamant ha franchamant ar pec'hejou pere ho pezo cometet, hac a amser e amser, evel ma ve ut veich bep mis pe bep daou vis, livirit dezâ c'hoaz at stad eus hoc'h inclinationou, peguement bennâc n'ho pe quet pec'het dreizo, eguis mar beac'h inquietet gant un drisțidiguez hac ur chagrin bennâc, peautramant mar beac'h douguet d'ar joa, d'an desir da gaout madou, ha d'an seutt inclinationou-se, evit ma roï un avis mad bennâc deoc'h var guemense.

## AN UGUENTVET CHABISTR.

*Penaus e tleer monet alies da Gommunia.*

Avaret a reet penaus Mithridates, Roue ar Pont, o veza invanret ar Mithridat, pehini a so ur remed ouz ar pouefon, hac o quemeret alies anezàn, e fortifias e gorf dreizàn en hevelep-fæçon.ne allas bi'coaz goudese em em ampouesoni, hac èn och æssa e ober, evit miret na gouezze etre daouarn ar Romanistet. Hor Salver en deveus institutet at Sactamant adorabl eus an Auter, pehini a gompren realamãt e guic hac e c'hoad,

evit ma vevo eternelamant nep piou-bennâc en debro Ha rac-se piou-bennâc en receo alies gant devotion a zeu da fortifia ha da grehât ar yec'het hac ar vuez eus e ene en hevelep-fæçon ma zeo casi impossibl e ve ampoêsonet gant nep seurt goal affection. Ne aller quet beza maguer gant ar c'hic a vuezse ha beva gant affection a varo; en hevelep-fæçon ec'his ne alse quet an dud, o chom er Barados-terres, mervel hervez ar c'horf dre occasion an nerz eus ar frouez a vuez en devoa lequeat Doue ebarz; evelse ivez e c'hellont chom hep mervel spirituelamant dre ar vertuz eus ar Sacramant a vuez-mâ. Mar deu ar frouez ar re denera hac ar re a vrein buana, evel ma zeo ar c'heres, an abricot hac ar framboues, d'en em gonservi eas epad ar bloaz pa vezont confitet er sucr hac er mel, ne d'e quet estrainch mar deu hor c'halonou d'en em breservi diouz ar gorruption eus ar pec'het, peguer sempl bennâc ha peguen eas bennâc int da gorrompi, pa vezont ivez sucret ha confitet er c'hic hac er goad sacr eus a Vap Doue dre ar Communion. O Philoree, ar Gristenien pere a vezo daunet n'o devezo nerra da replica, pa zisquezo dezo ar Barner just ar fazi o deveus bet da vervel spirituelamant, pa oa quen eas dezo en em veinteni e buez hac e yec'het oc'h en em vezur eus e Gorf sacr pehini en deveus leset ganto en intantion-se. Tud maleürus, eme

vezo-èn, peadra ezouc'h-hu maro, pa edo en ho courc'hemen ar frouez hac ar bouet a vuez?.

. Ne veulàn na ne vlamàn ar re pere a ya bemdez da Gommunia, mæs exhorti hac alia peb-unan a ràn da Gommunia bep Sul, nemet e vezo exant ar ſperer diouz peb affection d'ar pec'het. Comſou Sant Auguſtin endeün int, pe gant hini ne vlamàn na ne veulàn abſolumant e zaer bemdez da gommunia, mæs leſel a ràn quemenſe e diſcretion an Tad ſpirituel eus an hini a falvezo dezàn en em reſolvi var ar poenr-ſe; rac an diſpoſition requis evit communia quen aliesſe a dleffe beza extraordinal, bac evelſe ne de quer mad cuſulia an oll generalamant d'e ober. Hac ec'his ma ell ivez an diſpoſitionſe, peguen extraordinar bennâc eo, en em gaout e cals a eneou mad, ne ve quet mad quennebeut diſalia an oll generalamant diouz quemenſe; mæs an dra-ſe a dleer da gonſideri diouz ar ſtad interieur eus a bep-unan e particulier. Un imprudanç ve cuſulia pebunan hep diffaranç ebet da gommunia quen alies-ſe, mæs un imprudanç ve ive blam nicun a guemenr er graë, iſpicial mar er gra oc'h heul avis un Directeur mad bennâc. Ar reſpont a roas Santes Catell a Sienne a ſo da veza remerquer, pa oue rebechet dezi gant ur re-bennâc abalamour ma zea alies da gommunia, penaus Sant Auguſtin ne veule

na ne vlame communia bemdez. Ebien, emezi, pa na vlam quet Sant Augustin e zaet bemdez da gommunia, me ho ped, na zeut quet ive d'am blam mat er gràn, hac en em gontantit gant quemense.

Mæs guelet a rit, Philotee, penaus e teu Sant Augustin da rei avis ha da exhorti da gommunia bep Sul : grit-èn'ta e quement ha ma vezo possibl deoc'h Rac pa n'hoc'h eus, evel ma supposàn, nep seurt affection evit ar pec'het marvel nac evit ar pec'het veniel, emaouc'h er guir disposition a c'houlen Sant Augustin, ha c'hoaz hoc'h eus excellantoc'h disposition eguet a c'houlen, abalamour ma zouc'h exant, non pas hepquen diouz an affection pe ar c'hoant da bec'hi, mæs diouz an affection memes eus ar pec'het; en hevelep-fæçon ma c'hallac'h communia gant profit liessoc'h c'hoaz eguet bep Sul, mar er c'haffe mad ho Tad spirituel.

Cals a empechamanchou ligitim a ell cousgoude erruout gueneoc'h, non pas eus ho costez, mæs a gostez ar re ma vevit assamblés ganto, pere a roe occasion d'ho Confessour da lavaret deoc'h na gommuniac'h quet quen alies-se. Dre exempl, mar douc'h sujet da ur re-bennâc pere a ve quen dificil ha quer chagrin ma teuent d'en em inquieti ha d'en em droubli oc'h o quelet quen alies o communia; peb-tra consideret-mat, e ve martese a propos caout un egard bennâc

ouz an infirmite anezo, ha na daet da gommunia nemet ur veich peb pemzec dez; mæs an dra-se a ententân e quen cas na allet quet trec'hi an difficulte pehini a raent deoc'h. Ne aller quet arreti na regli an dra-màn generalamant nac absolomant; ret e ober ar pez a lavaro an Tad spirituel, peguement bennâc ma c'hallân lavaret suraoualc'h penaus evit ar re pere a fell dezo servicha Doue devotamant, ne dle quet beza ouzpen ur mis etre peb communion dezo.

Mar hoc'h eus-cals a brudanç, ne deus na tad, na mam, na pried, na mestr, na mestres a guement hoc'h empeiche da gommunia alies; rac d'an deiz ma viot bet o communia, ec'hiz na lessot quet n'ho pezo ar sourci da ober ho tever a hent-all, ha ma viot douçoc'h ha graciussoc'h a-se en o andret, ha n'o revussot eus a nep seurt dever, ne deus appatanç ebet e falfe dezo ho tistrei diouz an exercic-se pehini ne raï incommodite ebet dezo, nemet beza o desse ur speret corviguellus ha diræsonabl: en occasion-se, evel am eus lavaret, e falvezo martese d'ho Tirecteur ho pe un dra bennâc a gomplesanç evito.

Ret e din lavaret ar guer-mâ evit an dud demezet. El Lesen ancien oa droug gant Doue e teusye ar greançoutien da c'houlen d'an deizou Gouel ar pez a dliet dezo; mæs biscoaz ne oue droug gantâ e paese an dleou-

rien d'an hevelep deiziou ar pez a dlient da nep er goulenne outo. Un dra indeçant eo, peguement bennâc na de quet ur pec'het bras, goulen ar baeamant eus an dever a briedelez d'an deiz ma vezer bet o communia; mæs ne de quet indeçant, quent-se meritor eo e baea pa vez goulennet; ha racse evit beza rentet an dever-se, ne dle nicun beza privet eus ar Gommunion, mar deo a hent-all douguet dre zevotion da gommunia. Certenamant e commançamant an Ilis e communie bemdez ar Grissenien, evito da veza demezet ha da gaout bugale, ha rac-se en eus lavaret penaus evit mont alies da gommunia ne reer prejudiç nac incommodite ebet na da dat, na da vam, na da vestr, na da bried, nemet e vezo prudant d'en em acquita en e dever an ene a ya da gommunia. Evit ar c'hlevejou corporel, ne deus quet anezo ivez a guement a ve un ampechamant ligitim da gommunia, nemet bomissa a raet alies.

Evit communia peb eiz deiz eo requis n'en deffe un den na pec'het marvel, nac affection ebet d'ar pec'het veniel, hac en deffe un desir bras da gommunia; mæs evit communia bemdez, eo ret ouzpen quemense en deffe trec'het an darn-vuya eus e voual inclinationou, hac er grae dre avis e Dad spirituel.



AR

## AR C'HENTA CHABISTR VARNUGUENT.

*Penaus e tleer en em dispos da Gommunia.*

COmmancit d'an nos diaguent d'en em brepari d'ar Gommunion santel dre gals a aspirationou hac a actou a garantez en andret hor Salver, oc'h en em denna un nebeut abretoc'h da gousquet, evit ma c'hellot ivez sevel mintinoc'h. Mar diunit en nos, carguit neuse-souden ho calon hac ho quenou eus a ur gonts bennac a c'huez-mad, evit dre ar voyen-se ma vezo parfumet hoc'h ene da receo ar Pried divin pehini a veill endra ma zouc'h cousquet, hac en em brepar da zigaç deoc'h mil graç ha mil faveur, mar douc'h disposer eus ho costez d'o receo. Diouz ar mintin sivit gant ur joa bras o c'hortos an eür pehini a esperir da gaout en deiz-se; ha pa vior bet o cofes, iit gant ur fizianç vras, mæs ive gant un humilite vras da guemeret ar bouet celestiel-se pehini a zeu d'ho mezur evit an immortalite. Ha goude ma ho pezo lavaret ar c'homsou santel-mâ varlerc'h ar Belec (*Domine, non sum dignus*; Autrou, va Doue, ne doun quet dîn e c'hantreac'h em stomac, &c.) na remuit mui ho pen nac ho musellou nac evit pidi nac evit huanada, mæs o tigueri honestamant ha modest ho que-

nou, hac o fevel ho pen quement ha ma e ree evit ma vezo commod d'ar Belec ho communia ha guelet petra a ra, recevit leun a feiz, a esperanç hac a garantez an hini pehini, pe da hini, pe dre hini, ha p'evit hini e credit, e c'hesperit hac e quirit. O Philotee, en em imaginit penaus, evel ma teu ar venanen, goude beza destumet divar ar boquejou ar'gliz eus an Eê hac ar suc dilicat eus an douar, d'e chench e mel ha d'e gaç d'e c'hest; toudememes e teu ar Belec, goude beza quemeret divar an Auter Salver ar bed, guir Map da Zoue ha guir Map d'ar Verc'hes, pehini evel ur boquer a so fortiet eus a zouar hon humanite, e teu ar Belec, a lavarân, d'e lacât evel ur bouet douç en ho quenou ha diabarz ar guest eus ho corf. Goude ma ho pezo-èn recevet, excitit ho calon da zont da ober homaich d'ar Roue-se a silvidiguez. Tretit gantâ eus hoc'h afferou interieur, consideritèn diabarz enoc'h, eleac'h ma zeo en em lequeat evit hoc'h eürufdet; erfin grit dezâ un diguemer ar guella a vezo possibl deoc'h hac en em gomportit en hevelep-façon ma c'hanavezzot en hoc'h oll actionou penaus ema Doue gueneoc'h.

Hoguen pa na ellot quer caour ar mad-se da gommunia realamant en Oferen fantel, communiit da viana a galon hac a speret, oc'h en em unissa dre un'desir ardant gant hor Salver. Hoc'h intantion vras er Gommu-

nion a dle beza d'en em avanç, d'en em fortifia ha d'en em gonsoli e carantez Doue; rac receo a dleit evit ar garantez ar pez so roet deoc'h dre garantez hepquen. Non, hor Salver ne ell beza consideret en action ebet carantezusoc'h na tenerroc'h eguet houmâ, pe en hini e teu ec'his pa lavarret d'en em neantiffa ha d'en em renta e bouet evit antren en hon eneou hac en em unissa interieurramant gant hor c'halon ha gant hor c'horf.

Mar goulen an dut monden ouzoc'h perac e communiit quenalies? livirit penaus er grit evit disqui carer Doue, evit en em burifia diouz hoc'h impertectionou, evit en em zilivra diouz ho miseriou, evit en em gonsoli en hoc'h affliçtionou, evit en em souten en ho sempladureziou: livirit dezo penaus e tle daou seurt tud mont alies da gommunia: da guenta ar re barfet abalamour ma o deffe ur fazi bras o chom hep tostaat ouz ar sourcen a bersection, pa zint disposet mat; d'an eil ar re imparfet, evit gallout justamãt erruout er bersection: ar re gre evit na zuint quet da veza sempl, hac ar re sempl evit ma tuint da veza cre; ar re glân evit ma vezzint yac'h, hac ar re yac'h evit na zuint quet da glênvel; ha penaus evidoc'h-hu, ec'his ma zouc'h imparfet, sempl, ha clân, hoc'h euz izom da gommunica alies gant JESUS-CHRIST, pehini e ho perfection, ho nerz hac ho medecin. Livirit dezo penaus ar re

pere n'o deveus quet cals eus a afferou ar bed a dle Communia alies, abalamour ma o deveus ar gommodite a guemense, hac ar re pere o deveus cals eus a afferou ar bed a dle ober ivez, abalamour ma o deveus necessite a guemense; hac an hini pehini a labour cals hac a so carguet a boaniou a dle ive dibri alies eus ar bouet divin-má. Livirir dezo penaus e recevit alies ar Sacramant santel evit disqui e receo ervat: abalamour na reer nemeur ervad un action, pe da hini n'en em exercer quet alies. Communiit alies, Philotee, ha liessa ma ellot gant avis ho Tad spirituel; ha credit din-me ar gadoun a zeu da veza guen var certen meneziou er goan, abalamour na velont ha na zebront nemet an erc'h; ha toudememes oc'h adori, hac o ribri alies ar guener, ar vadelez hac ar burete memes er Sacramant divin-má e teuot da veza caer, da veza mad ha da veza pur meurbet.



# AN DREDE QUEVREN
## *EUS AN INTRODUCTION*
## D'AR VUEZ DEVOT,

*Eleac'h ma zeus cals a avisou evit an exerciç eus ar vertuziou.*

## AR C'HENTA CHABISTR.

*Var ar choas pehini a dleer da ober e quênver an exerciç eus ar vertuziou.*

MAm ar guenan ne forti quet emeas na vez accompagnunequeat gant he oll heet guenan; hac ar garantez ne antre jamæs en ur galon na vez accompagnunequeat ive gant an trein eus an oll vertuziou all oc'h o exerci evel ma teu ur C'habiten da exerci e soudarder : mæs n'o laca quet en œuvr nac assambles; na quement-ha-quement, nac e peb amser, nac e peb leac'h. An Den just a so evel ur vezen, pehini a so plantet var bord an dour-ret, hac a zoug frouez d'e amser; abalamour ma teu ar garantez, oc'h arrousi ene, da brodui en-hi ar frouez eus an œuvrou vertuzus, peh-hini d'e amser. Ar musiq, peguen agreabl bennâc eo en-hi e-unan, a so coufgoude im-

portun en ur c'haoun, eme ur proverb. Un defaut bras eo e cals a dud, pere oc'h antrepreni an exerciç eus a ur vertuz particulier hennâc, a zeu d'en em aheurti da exerci ar vertuz-se e peb seurt rancontr, hac a fell dezo, evel ar Philosopher ancien hont, pe veza bepret o vouela, pe veza bepret o c'hoarzin, ha gouaz a reonr c'hoaz o vlam hac o repren ar re pere ne exerçonr quet ato, eveldo-ii, ar memes vertuziou-se. Ret eo en em rejouissa ganr ar re pere en em rejouis, ha gouela ganr ar re pere a vouel, eme an Abostol; hac ar garanrez a so patiant, douç-ha benin, liheral, prudanr hac a dremen diouz peb-unan hetvez Doue.

Beza ez eus coufgoude vertuziou, pere a dle beza lequeat en usaich casi bepret, ha ne dleont quer hepquen ober o actionou a part, mæs c'hoaz e tleont suilla o c'halireou en actionou eus ar verruziou all oll. N'en em bresant quet nemeur a occasionou da exerci an nerz hac ar gouralch: hoguen an douçder, an demperanç, an honestis, an humilite a so cerren vertuziou pe gant re e tle beza livet an oll actionou eus hor buez. Beza ez eus evir guir vertuziou all excellantoc'h eguet ar re-mâ, hoguen cousgoude an usaich eus ar re-mâ a so muia requis. Ar fucr a so excellantoc'h eguet an holen, mæs an holen a so da fervichout liessoc'h ha generaloc'h. Ha rac-se eo ret ato caout pourvision

vat ha pront eus ar vertuziou general-mâ, pa ranquer en em servichout anezo cafi ordinal.

Etre an exerciçou eus ar vertuziou, e tleomp preferi an hini a so muia conform d'hon dever, ha non pas an hini a so muia d'hor gout. An exerciç eus an austeriteou hac a vortificationou ar c'horf a yoa muia da c'hout Santes Paula evit jouissa mui a-se eus an douçderiou spirituel; hoguen mui a obligation e devoa da senti ouz he superioret: hac evelse Sant Jerom a avoue penaus e verite ar Santes-mâ beza reprenet, abalamour ma rea abstinançou dreist voder ênep an avis eus he Escop. An Ebestel er c'hontrol o veza destinet da brezec an Aviel ha da zistribui ar bara celestiel d'an eneou, a jugeas gant ræson mad penaus o divise fazi oc'h en em incommodi en exerciç santel-mâ, evit en em lacat da gaout ar sourci eus ar beorien, peguen excellant bennaac eo ar vertuz-se. Peb vocation e deveus izom da bratica ur vertuz special bennâc. Ar vertuziou pere a dle beza exercet gant ur c'hreg demezet, a so dishênvel diouz ar vertuziou pere a dle beza exercet gant un intanves: ha peguement bennaac ma tle an oll caout an oll vertuziou, an oll coufgoude ne dleont quet o fratica quement-ha-quemenr, hoguen peb-unan a dle en em rei particulieramant d'ar vertuziou pere a so requis ar stad hac

ar vocation pe da hini e galvet.

Etre ar vertuziou, pere ne apparchant ont quet ouz hon dever hac ouz hor stad particulier, eo ret prefeti ar re a so profitapla ha non pas ar re o deveus mui a apparang. Ar steredonnou lostec a seblant ordinal beza brassoc'h eguet ar stered eus an Eê, ha cousgoude ar steredennou lostec-se, pe mar de guell guenecoc'h, ar c'homettennou-se ne dint quet da veza comparachet nac e calite nac e ment ouz ar stered all, ha ne seblantont beza bras nemet abalamour ma zint tost deomp, ha ma zint stag ouz ur vatier grossoc'h cals eguet hini ar steret all. Beza ez eus dememes certen vertuziou, pere abalamour ma zint tost deomp, ha ma zint sansibl, hac ec'his pa lavaren, materiel, a so ivez estimet bras ha preferet ato gant ar gommun, evelse e vez preferet communamant an alusen corporel d'an alusen spirituel. Ar ciliç, ar yun, an drouc viscamant, an disciplin, ha mortificationou ar c'horf a vez preferet d'an doucder, d'an humilite, d'ar vodesti ha d'ar mortificationou all eus ar galon, pere cousgoude a so cals excellantoc'h ha profitaploc'h d'an ene eguet na de murtificationou ar c'horf. Choasit eta, Philotee, ar guella vertuziou, ha non pas ar re so estimeta, choasit ar re a so excellanta ha non pas ar re o deveus mui a apparanç.

Profitabl vç da bep-unan choas un exerciç

particulier eus a ur vertuz bennâc, non pas evit dilesel ar re-all, mæs evit derc'hel justoc'h e speret occupet. Ur plac'h caer sclerroc'h eguer an heaul, ornet ha paret royalamant ha curunet gant ur gurunen lore a apparissas da Sant Ian Escop eus a Alexandrii, hac a lavaras dezàn; me a so merc'h ena d'ar Roue, marguellez va c'haout-me da vignones dit; me a cunduo dirac e visaich. Ar Sant-màn a anavezas ervat oa an drugarez en andret ar beorien oa a recommande Doue dezàn dre ar plac'h caer-se, en hevelep-façon ma en em lequeas quement goudese d'e exerci, ma voue galvet pelloc'h e peb leac'h Sant Ian an Alusenneur. Euloge Alexandrin o tesirout renta ur servich particulier bennâc da Zoue, hac o veza n'en devoa quet a nerz aoualc'h nac evit cundui ar vuez a solitud, nac evit en em lacar dindan oboissanç un all, a dennas en e di ur paourquæz miserabl corrompet oll gant al lornez evit exerci en e andret ar charite hac ar mortification, hac evit e ober gant muî a verit, ec'herreu vœu d'e enori, de dreti ha d'e servicha evel a rae ur mevel d'e vestr ha d'e Autrou; mæs o veza deuet un dentation bennaec quen d'an den lofr-se quen da Euloge d'en em guitaar an eil eguile e zesiont d'en em adressi da Sant Anton, pehini a lavaras dezo, liquir ever mad, emezàn, va bugale, n'en em separac'h an eil

diouz eguile : hac evel ma zoue'h ho taou tost d'ho fin, ma n'ho quef quet an Eal assambles, e viot e danger bras da goll ho curunennou.

Ar Roue Sant Lois a visite an Hospitaliou evel pa vise gaget da guemense, hac a serviche ar boerien gant e zaoarn propr. Sant Frances a gare dreist peb-tra ar baourentez pehini a c'halve e Itron. Sant Dominic a gare ar bredication peveus a hini en deveus e Urz quemeret an hano. Ar Pab bras Sant Gregor en em blige o cherissa ar belerinet diouz an exempl eus ar Patriarch bras Abraham hac en devoue an eür couls hag hemâ da receo ar Roue a c'hloar dindan ar furm eus a ur Pelerin. Tobias en em exerce er charite da sebelia ar re varo. Santes Elizabeth peguer bras Princes bennaac oa, a gare dreist peb-tra an disprijanç anezi e-unan. Santes Catell a Gene o veza rentet intànves en em roas da servicha en Hospital. Cassian a recit penaus un Demesel devot pehini e devoa dezir da veza exercet er vertuz a batianter, e devoue recours da Sant Athanas pehini ouz he requet a lequeas assambles ganti un intànves baour hac a yoa chagrinus, colerus, fachus, hac insuportabl, ha ne baouse oc'h injuria ar plac'h devot-se evit quement servich a receve diganti, hac evelse e roas dezi leac'h da bratica excellant an doucder hac ar batianter. Ersin etre servi-

cherlen Doue darn en em laca da ficour ar re glân, darn da ficour ar re baour, darn da brocuri an avançamant eus an Doctrin christen etouez ar vugaligou, darn da vistrei an eneou collet hac egaret, darn da orni an Ilisou hac an Auteriou, ha darn all da brocuri ar peoc'h hac an union etre an dud: e quênvet petra e c'himitont ar Brodeurien, pere a zeu da applica e naoufpet fæçon gaer var ur fount bennâc ar feiz, an aour, hac an arc'hant, evit ober anezo peb seurt fleurachou var ur memes pez: evelse ivez an eneou devot-se pere a antreprén ur exerciç particulier bennaac a zevotion, a zeu d'en em servichout eus an exerciç-mâ evel eus a ur fount evit ober o brodeur spirituel, pe var hini e praticont ivez e naoufpet fæçon gaër ar vertuziou-all oll, o terc'hell evelse o actionou hac o affectionou guell unisset ha renquet dre ar raport pini a reont anezo d'an exerciç principal, ma zint en em roet dezi.

Pa vezomp attaquet gant ur valiç bennâc eo ret e quement a ma vezo possibl deomp en em laquat da bratica ar vertuz pehini a so control d'ar viç-se, o raporti ar vertuziou-all da honnez, rac dre ar voyen-se e trec'himp hon adversour, ha ne lesimp quet n'en em avancimp er re-all oll. Mar doun attaquet gant ar superbite, pe gant ar goler, eo ret din e peb-tra en em drei hac en

em blega a goftez an humilite hac an douçder, ha lacat da servichout, da guemense an exerciçou-all eus an oræson, eus ar Sacramanchou, eus ar brudanç, eus ar fermete hac eus ar sobriete. Rac evel ma teu ar moc'h gouez evit lema o squilfou pere a servich dezo d'en em zifen, evel ma teuont a lavaràn d'o frota ha d'o rigouignat ouz o dent-all, pere a vez lemet ive quer couls diouto; dememes an den vertuzus, o veza antreprenet en em renta parfet er vertus peveus a hini en deveus mui a izom evit en em zifen, a dle e lema hac e affila dre an exerciç eus ar vertuziou-all, pere o servichout da lema hounnez, a zeu ive da veza lemmoc'h, excellantoc'h ha poulicetoc'h diouti. Evel a c'hoarvezas gant Job, pehini oc'h en em exerci particulieramant er batiantet a enep quennalies a dentation evel a flourmas ountàn, a zeuas da veza parfetamant Sant ha vertuzus e peb seurt vertuziou. Evelse e bet c'hoarvezet, ec'his a lavar Sant Gregor a Nazianze, penaus dre un action hepquen eus a ur vertuz bennaac exercet mat, en deveus gallet un den erruout er berfection eus ar vertuziou; hac evit exempl e tigaç Rahap, pehini o veza exercet mat an ofiç a hospitalite o tiguemeret charitablamant ur veich estranjourien en he zi, e devoue goudese an eür da erruout en un enor hac en ur c'hloar vras; mæs an drase a ententeur pa reer an

action-se en ur fæçon excellant gant ur ferveur hac ur charite vras.

## AN EIL CHABISTR.

### *Continuation eus ar memes discours var ar choas eus ar vertuziou.*

SAnt Augustin a lavar manific penaus ar re pere a so o commanç en devotion, a gouniet certen fautou pere a so da veza blamet hervez ar rigueur eus al lesennou ar berfection, hac a so cousgoude meulabl abalamour ma zint sin-vad eus a un devotion excellant ur veich, pe da hini menes e servichont da zispofition. An amprehansion c'hros-se, pehini a angeandr scrupuliou bras en eneou ar re pere o deveus nevez quitaet an trein eus o fec'hejou, a so ur vertuz meulabl er gommançamant-mâ hac ur sin certen eus ar burete a goustianç da zonet: hoguen at memes aon-se a verite beza blamet er re pere a so avancet mad en devotion; rac e calon ar re-se e tle ren ar garantez, pehinî a chasse a nebeut-e-nebeut an amprehansion scrupulus-se.

Sant Bernard en e gommançamant a ioa leun a fermete hac a rustoni en andret ar re pere en em lequea dindan e zirection: rac neuse fouden e c'hanonce dezo penaus oa ret quitât ar c'horf ha dont gant ar speret hepquen betec ennân. Pa gleve o c'honfession

e terefte gant ur feverite extraordinal peb feurt defautou peguen difter bennac vifenr, hac e follicite quemēt an defcadeurien baourfe d'ar berfection, ma o fellea diour-hi o clafq o foulfa re etrefe-ac-enhi; rac dont a rcant da goll couraich oc'h en em veler prefſet gant quement a importunite da bignat quen huel. Ha c'hui na vel, Philotee, at ferveur ardant eus a ur burete vras a gouftianç oa a lequea ar Sant-fe da ober evelſe, hac ar ferveur-fe a yoa ur vertuz vras; mæs ur vertuz coufgoude pehini ne lefe quet na doa da veza blamet; ha Doue memes dre un apparition facr er c'hourrigeas a guemenfe o fquilla en e ene ur fperet douç, amiabl ha tener; dre voyen pehini o veza chenchet evel un all en e reiz, e teuas d'en em accus bras da veza bet quer ruft ha quer rigolius, hac e teuas da veza quer gracius, quen agreabl ha quer gentil ouz peb-unan, ma tremene diouz au oll, evit o gounit oll.

Sant Jerom goude beza countet penaus Santes Paula e verc'h fpirituel en em exerce e mortificationou ar c'horf non pas epquen bete re, mæs gant opiniatrete memes bete na falle quet dezi fenti ouz an avis control en devoa roet dezi var ar fujet-fe he Efcop Sant Epifanes; ha penaus ouzpen quemenfe en em lefe da gouteza en ur c'hlac'har hac en ur regret quer bras da varo e Zud, ma veze caus quemenfe dezi ato d'en em gaout

e danger ar maro ec'h-unan ; Sant Jerom, a lavràn, goude beza countet quemenſe eus ar Santes-mâ, a gonclu evelhen ; lavaret vezo penaus, eleac'h ràcita meuleudiou ar Santes-mâ, ne ràn nemet e blam ha e diſ-veuli : hoguen me a guemer da deſt Jeſus-Chriſt, pehini a ſerviche hac a zeſiràn va-unan da ſervicha, penaus ne nac'hàn ar vi-rionez nac ao eil-tu nac eguile, hac e tiſ-cleriàn diſlatr ar gomportamant anezi, evel Chriſten eus a ur Griſtenes, da lavaret eo e ſcrifàn non pas ar meuleudiou næs an hiſtor eus he buez, ha penaus he viçou a ve oc'hement a verruziou da reall. Ret e lava-ret ęta penaus defautou Santes Paula a dal-viſe da vertuziou en un ene pehini ne viſe quet quer parfet : ec'his ma zeus evit guir actionou pere a ſo iſtimet imperfectionou er re a ſo parfet, hac a ve couſgoude iſtimet perfectionou bras er re a ſo imparfet. Sin vad eo da un den clàn, pa zeu e ziviſquer da gouenvi o ſortial eus e glenvet, rac an draſe a ſinifi penaus an natur o veza dija en em greheat a zeu d'en em ziſcargua eus an humoriou fall pere a gouez ouz rraon : mæs an draſe a vez er c'hontrol ur goal ſin da nep na vez quet clàn ; rac diſquez a raë penaus ne deffe quet an natur a nerz aou-alc'h evit chaſſeal an humoriou-ſe. Hoguen ret eo, Philotee, caout ſantimant vad eus ar re a velomp o pratica vertuziou gant cals

a imperfectionou, pa zeo ar Sent memes ô deveus ii pratiquet er fæçon-se. Mæs evidomp-ni a dle beza fourcius d'en em exerci enno, non pas bepquen gant fidelite, mæs gant prudanç hac evit an effet-se heuly an avis eus ar Pur, na zuimp quet d'en em fiziout var hor prudanç hon-unan mæs var hini ar re pere a so roet deomp gant Doue evit hor c'hundui hac hon dirigea.

Beza ez eus certen traou, pere a so istimet vertuziou gant cals, ha couſgoude ne d'int quet; hac e ret din lavaret ur guer deoc'h var quemenſe. An traou-ſe eo, pa vez un den extafiet pe ravifſet oll hac eat emeas anezân e-unan dre an union gant Doue ha dre an elevation a galon varzu-ac-ennân ha parfectionou all evelſe. An ſeurt perfectionou-ſe, Philotee, ne de quet vertuziou int; recompanſou, pere a ro Doue evit ar vertuziou, eo ez int, peautramant c'hoaz quent ſtantillonou eus en Eürufdet da zonet pere a vez preſantet aviziou d'an dud evit ober dezo defirout an Eürufdet toutantier eus ar Barados. Mæs evit quemenſe oll ne d'e quet ret pretandi ertuout er ſeurt perfectionou-ſe, pete ne d'int morſetout neceſſer evit caret ha ſervicha Doue ervat; pehini hepquen a dle beza hor pretantion: lies-veich ive ne dint quet graçou a guement a allemp da acquiſita gant hor poan, pa zint quent paſſionou, eguet actionou, pere a ellomp

ellomp da receo ha non pas da brodui enôp. Ajouti à rân, penaus n'hon eus antreprenet en em renta nemet rud honest, tud a zevotion, ha tud a zoujanç Doue, ha rac-se en drase eo e rencomp en em implija : mar plich gant Doue hor fevel bete ar berfectionou angelic-se, e vezimp ivez Elez mad, hoguen o c'hortos en em exerçomp simplamant, humblamant ha devotamant er vertuziou munut, pere en deveus hor Salver exposet deomp da acquisita gant hor sourci ha gant hor poan, evel ma zeo ar batiantet, an douçder, ar mortification interieur, an humilitè, an oboissanç er baourentez a galon, ar chasterè, an drugarez en andret an nessa, supporti e imperfectionou, an dilijanç hac ar fervent santel. Lesomp volontieramant ar vertuziou bras hac huel gant an eneou parfet, ne veritomp quet caour an seurt renq-se e servich Doue, re a enor vezo deomp e servicha en e gueguin, e ne voulongeri, beza liquizien, portezourien, mevellou pe vitizien dezan ; dezan eo goudese, mar deo e volontez, hon tenna en e gabinet hac en e gonsail-privet. Ya, Philotee, rac ar Roue-se a c'hloar ne recompans quet e servicherien hervez an dignite eus an ofiç hac ar servich pehini a exerçont, mæs hervez ar garantez hac an humilite pe gant hini er servichont. Saül o clasq esen e Dad, a gafas ar Rouantelez a Israel, Rebeca o

toura quesec Abraham a zeuas da veza pried d'e Vap; Ruth o restum pennou varlerc'h medeurien Boos hac o coufquet e quichen e dreid a oue savet ouz e gostez ha renter pried dezàn. Certenamanr ar pretantionou huel ha bras d'an traou extraordinal, a so meurbet sujet d'an illusionou ha d'an drompleresz; hac e c'hoarvez aviziou gant ar re a fonch dezo beza Elez, na dint quet soquen tud-vad, ha ma vez mui a c'hrandeur en o c'homsou hac en o discours egüet na vez en o santimant hac en o œuvrou. Ne ranqueur cousgoude disprisout na blam netra renereramant; mæs o veuli Doue en ar renq huel pehini o deveus ar real, en em arretomp humblamant en hon renq pehini a so evit guir isseloc'h, mæs a so ivez assuroc'h a-se, ne de quet quen excellant, hoguen sortaploc'h ha convenaploc'h eo d'hon infirmite ha d'hor paourentez pe en hini, mar en em gomportomp gant humilite ha gant fidelite, Doue hor savo da vrassoc'h ha da hueloc'h renq.

## AN TREDE CHABISTR.
### *Var ar Batiantet.*

IZom hoc'h eus a batiantet, evit d'ar fin, oc'h ober volontez Doue, ma c'hacquisirot e bromessa, eme an Abostol: rac, evel en deveus lavaret hor Salver, en ho

patiantet e possedot hoc'h Ene. Hounnez eo an eürusdet vras eus an den, Philotee, possedi e Ene; ha sul barfetoc'h e hor patiantet, sul barfetoc'h ivez e possedomp hon Ene: ret e deomp eta en em berfectioni er vertuz-mâ. Ho pezet memor aliés en deveus hor Salver hor savetect o soufr hac oc'h anduri, hac e tleomp demennes ober hor silvidiguez dre ar souffrançou hac an affliciionou oc'h anduri an injuriou, ar gont oliczou hac an displijadurezou gant mui hac a allimp a zouçder. Ne dleir quet en em gontanti da soufr gant patiantet certen injuriou hac affliciionou, mæs quement seurt poan hac injur a bermeto Doue da er-uout gueneoc'h a dleit da souffr gant ar memes patiantet. Beza ez eus ha ne fell dezo soufr nemet ar poaniou pere a so enorabl, evel ma zeo beza blesset er bresell, beza maltretet evit ar Religion hac ar Feiz, beza persecutet evit en em oppos ouz an droug ha disen ar mad, beza en em baourisset evit souten ur guerell pe ur gaus bennâc pehini o deveus gounezet, hac ar re-mâ ne de quet an affliction eo a guéront, mæs an enor pehini a so oc'h e heul. Ar guir batiant hac ar guir servicher pe servicheres da Zoue a soufr quercouls an affliciionou mezus ha disenorabl evel an affliciionou enorabl: ne deo nemet douçder da un den a gouraich beza disprisét, reprenet hac accuset gant ar

re vechant; mæs beza reprenet hac accusæt ha persecutet gant an dud honest, gant ar vignonet, ha gant ar guerent, an drase eo a so sansibl. An douçder pe gant hini e souffras pell Sant Charles Borromee beza reprenet publicamant er Gador gant ur Predicator bras eus a un Urz reformet hac austerus meurbet, a illimàn mui eguet an oll souffrançou en devoue diouz ar re-all: rac evel ma zeo sansiploc'h ar c'hrog eus ar guenan eguet eus ar c'helien, toudemennes an droug pehini a receveur diouz an dud honest, hac ar gontroliezou pere a reont, a so sansiploc'h cals eguet ar real: hac an drase cousgoude a erru alies, penaus daou zen honest o caout intention vad o daou en o santimanchou pere a so control, a zeu da ober controliezou ha persecutionou bras an eil d'eguile.

Bezit patiant non pas epquen evit ar principal eus an affliction pere a erruo guenoc'h, mæs c'hoaz evit an accidantou pere a zepando ac'hano. Cals a ve contant da gaout poan gant na vent quet incommodet. N'en em glemmen quet, eme vezo unan, evit beza rentet paour, pa ne ve ne allan quet renta servich d'am mignonet, antreteni va bugale, ha beva enorablamant evel ma tesirren: un all a lavaro; n'en em lacaen quet e poan a guemense pa ne ve ma songeo an dud e ve erruet an drase gue-

neen dre va faut : un all a ve contant mat da veza droug-brezequet hac er souffre gant ur batiantet vras, nemet na ve credet da nep en droug-prezeque. Beza ez eus reall hac a sonch dezo e vent contant da gaout un darn eus a un incommodite bennâc; hoguen non pas d'e c'haout oll; n'en em-patiantont quet, emezo, evit beza clàn, nemet abalamour n'o deveus quet a voyen da lacat en em dreti, pe abalamour ma rencont beza importun da nep a so var o zro. Me lavar eta, Philotee, penaus eo ret beza patiant non pas hepquen en ur c'hlenvet, mæs e quement seurt clènvet a bligeo gant Doue, elec'h ma pligeo gantàn, etouez an dut ma pligeo gantàn, ha gant an incommoditeou ma pligeo gantàn, ha toudemenes a lavaràn evit an advestiteou-all. Pa erruo un incommodite pe un droug bennâc gueneoc'h en em servichit ountà eus ar remejou pere a vezo possibl hac hervez Doue: rac tenti e Vajeste divin ve ober autramant; mæs ivez o veza grêt quemenfe, gortoit gant ur resignation antier an effet a hlijeo gant Doue, mar plich gantâ e ve treac'h ar remejou d'an droug, en trugarecaot gant humilite; goguen mar plic'h gantàn e ve treac'h ivez an droug d'ar remejou, meulit-èn gant patiantet.

Me so eus ar memes avis gant Sant Gregor. Pa viot tamallet gant ræson eus a ur

faut bennâc ho pezo coumetet, en em humiliit cals hac avoueit penaus e veritit beza blamet davantaich. Mar bezit accuset pe damallet e faus hac hep ræson, en em excusit gant doucder o tiscleria penaus ne douc'h quet coupabl; rac beza e tleit ar respet-se d'ar virionez ha d'an edification eus an nessa ganr aon na guemerre goal exempl diouzoc'h, maen lessac'h er goal greden-se pehini en desse ac'hanoc'h. Mæs ivez mar continuer d'hoc'h accus ha d'ho plam an despet d'an excus legitim ba guirion pehini a zigacit, n'en em droublit na cals na nebeut, ha n'en em efforcit quet da glasq e ve quemeret hoc'h excus; rac goude beza rentet ho tever d'ar virionez e tleit e renta ive d'an humilite: hac er fæçon-se ne vancot nac e quenver ar fourci pehini a dleit da gaout eus ho reputation, nac e quenver an affection pehini a dleit da gaout evit ar peoc'h, an doucder hac an humilite a galon.

N'en em glemit nemet nebeuta ma elloc'h us ar fautou a vezo grêt en hoc'h andret; rac certen eo penaus e peac'h peurvuia nep en em glem, dre ma ra deomp hon amour propr tantout aro an injuriou brassoc'h eguet na dint. Hoguen dreist peb-tra n'en em glemit quet dirac tud pere so eas o lacât d'en em formalisa pe da zrouc-fongeal. Mar deo a propos en em glemac'h ouz ur re hennâc evit remedia ouz ar faut hac an offans, pe

evit calmi ho speret, e renquit e ober ouz tud pere a so pæsibl hac a gar Doue; rac anes eleac'h foulagi ho calnn hac easa ho speret, ne raë an dut-se nemet ho provoqui da vrassoc'h chagrin ha da vrassoc'h inquietud; hac eleac'h lamet an drean pehini a so oc'h ho piquat, ne raent nemet e blanta larcoc'h én ho troad.

Cals o veza clàn, pe affliget, pe offanset gant ur re bennac, en em ampeich evit guir na zeuont d'en em glem, na d'en em zisquez re zilicat ha re sansibl; rac songeal a reont ervat, evel ma ze guir, penaus e tisquezze an dra-se sclear ur mancamant vras eus a vertuz hac a gouraich: mæs desirout a reont cals hac e clascont e naouspet fæçon e raet allasic dezo, e ve truez bras outo, hac e vent istimet, non pas hepmuiquen affliget, mæs patiant ha courachus. Quemense a so evit guir ur hatiantet, mæs ur batiantet faus pehini ne deo quen tra en effet nemet ur vanite hac un ambition fin ha dilicat. Enor o devevs, eme an Abostol, hoguen non pas hervez Doue. Ar guir batiant n'en em glem quet eus a boan, na ne zesir quet e raet truez dezàn: coms a ra eus e affliction sinceramant ha simplamant, hep e ober brassoc'h eguet na deo, hac hep ober clem na doleanç ebet, permeti a ra gant patiantet e quemerret compassion ountàn nemer na zeuet da gridi en desse mui a boan eguet n'en deveus; rac

neufe e lavar gant modefti penaus n'en deveus quet ar boan-fe, hac e chom er fæçonfe pæfibl etre ar virionez hac ar batiantet, oc'h avoui e boan hep en em glem anezi.

Er gontroliezou pere a erruo gueneoc'h en exerciç eus an devotion, rac an dra-fe ne vanco quet, ho pezet memor eus ar pez en deveus lavatet hor Salver. Ur c'hreg, emezàn, pa vez quiftion dezi da c'henel, e deveus ur boan hac un anquen bras; mæs pa vel e deveus ganet he buguel, e teu da ancouneac'hât he foan hac he anquen abalamour ma e deveus lequeat ur c'hrouadur er bed. C'hui hoc'h eus ive concevet en hoc'h ene an dîna buguel a fo er bed, pehini eo Jefus-Chrift. Abarz ma ho pez èn produet ha ganet antieramant, ne ouffac'h quet miret n'ho pe cals a boan, mæs quemerit couraich, rac tremenet ar boan-fe ebiou, e chomo gueneoc'h ur joa eternel da veza ganet un hevelep crouadur er bed. Hoguen ganet ho pezo-èn antieramant evidoc'h, pa ho pezoèn furmet antieramant en ho calon hac en hoc'h euvrou dre an imitation eus e vuez, o veva diouz ma en deveus bevet.

Pa viot clàn, offrit quement poan, quement incommodite ha quement languis ho pezo d'hor Salver, oc'h e fupplia da unifla hoc'h oll boaniou gant an rourmanchou en deveus anduret evidoc'h. Obeiffit d'ar Medecin, quemerit ar remejou ha quement a

ordreno deoc'h da zibri pe da efa abalamour da Zoue, o caout memor eus ar vestl a guemeras hor Salver evidomp. Defirit beza yac'h evit e fervicha; na revufit quet ivez chom da languiffa evit oboiffa dezân, hac en em difpofit da vervel, mar deo e volontez, evit e veuli ha jouiffa anezàn en e Varados. Ho pezet memor penaus ar guenan, endra vezont oc'h ober o mel, ne vevont na ne zebront nemet eus a draou c'huero: evelfe ivez ne ellomp jamæs ober actou a vrafloc'h doucder hac a vrafloc'h patiantet, nac ober guell ar mel eus ar vertuziou excellant eguet endra vezomp o tibri ar bara c'huero eus an adverfite hac o veva emefq ar poaniou hac ar gontroliezou pere a flourm ouzómp. Hac ec'his ma zeo ar mel pehini a vez great eus a vleunv an thyn, pehini fo ul loufaouen difplet ha c'huero, eo an excellanta mel a fo tout, evelfe ivez ar vertuz pehini a exerçomp er c'huervder eus an adverfiteou ar re vila hac ar re difprifuffa, eo ar vertuz excellanta tout.

Sellit alies gant ho taoulagat interieur ouz Jefus-Chrift crucifiet, en noaz, blasfemet, calomniet, abandonet hacerfin accablet gant peb feurt anvi, triftidiguez ha poaniou, ha confiderit penaus hoc'h oll fouffrançou, pe feurt bennâc e c'hallent beza, ne dint morfe da veza comparachet ouz e re, ha penaus biquen ne fouffrot netra evintân e fcoaz ar.

pez en deveus souffret evidoc'h.

Confiderit an tourmanchou o deveus bet gouzanvet ar Verzerien, ha peguement a boan o deveus cals a dud var an douar muguet n'hoc'h eus-hu, ha livirit : allas va affliction ne de nemet consolation, ha va foaniou ne dint nemet ros e comparæson d'ar re a soufr meur a hini pere n'o deveus na ficour nac afistanç na foulajamant, hac a vev en ur maro continuel o veza accablet a boaniou hac a adverfiteou bras meurbet.

## AR PEVARE CHABISTR.

### *Var an humilite exterieur.*

AR Profet Elisee a lavare da un Intâves baour ; amprestit, emezàn, cals a bodou goullo, ha difcarguit ebarz an eol a fo maner gueneoc'h. Evit receo graç Doue en hor c'halonou e rencomp o c'haout goullo eus hor gloar hon-unan. Ur certen labouç galvet ar c'hrefferelen o crial hac o fellet ouz ar fparfelet hac ouz ar fcoulet, en deveus ar vertuz hac an natural d'o fponta ; ha tac-fe ar c'houlmet a gar al labouç-mâ dreift al laboucet all oll hac en em guef en affuranç pa vezont en e guichen : evelfe ivez e teu an humilite da fponta Satan, ha da gonfervi enomp ar graçou hac an donæfonou eus ar Speret fantel : hac evit quemenfe an oll Sent ha particulieramant Roue

ar Sent hor Salver hac e Vam santel o deveus ato enoret ha cherisset ar vertuz dinmâ muguet hini all ebet eus ar vertuziou motal.

Gloar vean e c'halver an hini pehini a guemeromp peautramant evit ar pez ne d'eus quet enomp, peautramant evit ar pez a so enomp hoguen non pas deõp ; peautramant evit ar pez a so enomp ha deomp evit guir, mæs ne verit quet en em c'hlorifienp anezàn. An noblanç eus ar raç ; ar faver eus ar Reou-vras, beza enoret gant ar bopl, a so traou pere ne d'emaint quet enomp-ny, mæs en hon tud pere so bet en hon taoc, peautramant ebarz en istim a ra hon hentez ac'hanomp. Beza ez eus hac en em rent fier ha resolu pa vezont var ur marc'h mad, pa vez rubanou pe ur blumachen bennâc ouz o zoc, ha pa vezont guisquet brao : mæs piou na vel ar sollentez eus an dud-se ? rac mar deus gloar en drase, ar c'hloar-se a so evit ar marc'h, evit ar ruban, hac evit an habit, ha pebez sotoni eo ampresta hon istim digant ur marc'h, digant ur ruban pe un danteles, pe digant un habit ? reall en em istim evit bleo friset pe boultret, pe o caout ur visach coant, daouarn propr pe o c'hout dançal pe c'hoari, pe gana ; mæs ha ne dint y quet tud laich o fallout crisqui o reputation evit traou friol hac an seurt sotoniouse ? reall evit un nebeut squiant a sell dezo

beza enoret ha respetet gant an oll, evel pa dleffe peb-unan mont d'ar scol daveto hac o zremen da veza mistri : reall a so postur enno, abalamour ma o deveus quenet ha ma zint great mad var o meno, hac e sonch dezo e tleont beza cheriffet gant ar bet-oll; quemense tout a so meurbet vean, sot hac impertinant, hac ar c'hloar pehini a guemerer eus ar sujedou paour-se, a so galvet gloar vean, sot, ha ridicul. Anaout a reer ar guir mad evel ar guir haum; ar baum a vez esseat hac amprouet oc'h e zivera en dour; rac mar da d'ar guelet, e vez istimet da veza eus ar fina hac eus ar preciussa : dememes evit anaout hac e en deveus un den ur guir furnez, ur guir squiant, ur guir gouraich, hac ur guir galite, eo ret guelet hac e a den an traou-se oll d'an humilite, d'ar vodesti ha d'ar soumission; rac neuse e vezzint istimet guir vadou; mæs mar choumont var c'hotre da neun evel ar baum sal var c'horre an dour, e vezzint sul nebeutoc'h guir madou ha guir vertuziou sul-vui ma c'haparissint ha ma en em zisquezzint a zianveas. Ar perles pere ne vezont savet nemet dre an avel ha dre an trous eus ar gurun, n'o deveus nemet ar goc'hen a berles, hac e zint goullo ha cleus heb substanç ebet, evelse ivez ar vertuziou hac ar galiteou caer pere ne dint savet nemet dre an orgouil ha dre ar vanite n'o deveus sim-

plamant nemet an apparanç a vad o veza goullo hep substanç hac hep fermete a ziabarz.

An enor, ar renq hac an dignite a so evel lousaouen an afron pehini a zeu guell hac abondantoc'h pa vez foulet dindan an treid. Ne de mui en enor da un den mar sell ouz e guenet : ar guenet evit caout graç; a dle beza negliget : ar squiant a zeu da zizenori un den andal ma quemer vanite ha presomption anezi. Mar doump priminic e quenver hon renq hac hor c'halite, ouzpen ma en em exposomp da veza controliet ha sellet pizzoc'h a-se outomp, e lequeomp hon disprisout ; rac an enor hac ar respet pehini a vez agreabl pa vez recevet hep e glasq, a zeu da veza vil, pa vez clasquet. Pa vez ar paün oc'h ober e rod, evit en em velet, er memes amser ma sao e blun caer e tisquez e andrejou vil ; mar c'huezzaomp ar boquejou a ziabell hac en ur dremen, e recevomp cals a zouçder anezo, mæs mar o c'huezzaomp a dost ha pel amser ; e teuont d'hon assoupissa ha d'hon tenta clân : demesmes an eneriou a rent ur satisfaction douç d'an hini n'o c'huezza nemet a bell hac en ur dremen hep en em amusi ganto, mæs d'an hini a laca e affection enno ez int noasus ha din da veza blamet bras.

Ar pourchu hac an affection evit ar vertuz a gommanç hon renta vertuzus ha din

da veza meulet hac iftimet, mæs ar pourchu hac an affection evit an enoriou a goumanç d'hon renta vitius ha din da vez a blamet ha disprifet. Ar sperejou mad n'en em amusont quet gant ar rambreou-se a rencou nac a enoriou nac a galiteou, na da glasq beza saludet ha resperet gant pep-unan, beza o devoes fourciou-all da entent outo, an drase ne apparchant nemet ouz ar sperejou feneant. An hini a ell caout perlessonnou, n'en em ambaras quet gant bigornou, hac ar re pere o deveus desir evit ar vertuziou n'o deveus hast ebet evit an enoriou. Evit guir pep-unan a ell derc'hel e renq hep ofanfi an humilite, nemet er grai hep attaich hac hep dispur: rac evel ar re pere a zistro eus ar perou, ouzpen an aour hac an arc'hant a dennont ac'hano, ma tigaçont ganto c'hoaz marmouset ha perroquedet, abalamour na coustont nemeur dezo ha na gargont quet ivez nemeur o listri; dememes ar re pere a fell-dezo beza vertuzus ha devot, ne lesont quet na guemeront ar renq hac an enor pe-hini a so dleet dezo, gant na gouste dezo an drase nemeur ar fourci hac a attantion, ha gant na ve quet carguet o speret a droublien a inquietud, a zisputou hac a gontestationou. Ne gomsan quet cousgoude eus ar re pere o deveus un dignite pe ur garg bennâc en egard d'ar public, nac eus a certen occasionou particulier, pere a den da ur gou-

feeanç vras; rac er pouenchou-fe eo rer da bep-unan confervi e vir gant ur hrudanç hac ur furnez pehini a ve charitabl ha civil.

## AR PEMPET CHABISTR.

### *Evit an humilite interieur.*

HOguen defir hoc'h eus, Philotee, ho cunduen larcoc'h en humilite, rac evir ober ec'his am eus lavaret diaraoc an drafe a fo quent furnez eguet humilite; bremà'ra e tremenàn larcoc'h. Cals ne fell quer dezo na ne gredont quet fonjal er graçou particulier en deveus great Doue dezo ganr aon na guemerrent vane c'hloar ha complæfanç; hoguen certenamant en em drompla a reont en drafe: rac evel a lavar an Doctor angelic pa zeo ar guir moyen da erruout e carantez Doue, eo confideri ar pez en deveus great evidomp, fulvui ma confiderimp ha ma c'hanavezzimp e vad oberou, fulvui er c'harrimp; hac evel ma vezomp toucher mui dre ar graçou particulier eguèt dre ar graçou commun, e tleomp ivez o c'honfideri attantivoc'h a-fe. Certenamant ne deus netra a guement a ell quement hon humilia dirac an drugarez a Zoue evel ma zeo an niver bras eus e c'hraçou hac eus e zonezonou, na netra a guemenr a ell quement hon humilia dirac e Juftiç evel ma zeo an niver bras eus hor pec'hejou hac hon ingrateriou. Con-

ſideromp petra en deveus great evidomp, ha petra hon eus great en e enep; hac evel ma conſideromp hor pec'hejou particulier, conſideromp ivez e c'hraçou particulier. Ne rencomp quet caout aon na'zeue an anaoudeguez eus ar pez en deveus great evidomp da rei deomp vane c'hloar, nemet e vezzimp attantif ouz ar virionez-mâ, penaus ar pez a so a vad enomp, ne de quet digueneomp eo. Ar mulet ha ne vezont-ii quet ato lonet pouer ha flerius, evito da veza ſamet eus a draou precius hac a c'huez mad? Petra hon eus-ny a vad n'hon eus-ên recevet, ha mar hon eus-ên recevet, perac e fell deomp-ni en em orgouilli a guemenſe? er c'hontrol pa gonſideromp ervat ar graçou hon eus recevet, e teu an draſe d'hon renta humbl; rac ar gonſideration-ſe hon rent anaoudec en andret Doue; mæs e quen cas ma teue un dra bennâc a vanite d'hon illigat, ar remed aſſur ouz quemenſe vezo ſongeal en hon ingrateri; en hon imperfectionu hac en hon defautou, ha peguer miſerabl oump ac'hanomp hon-unan. Mar conſideromp petra hon eus great pa na dedo quet Doue gueneomp, ec hanavezzimp ervat penaus ar pez a reomp pa vez gueneomp, ne de quet eus hor c'hoſſez eo; jouiſſa a raimp couſgoude eus ar mad-ſe hac en em rejouiſſa ivez, abalamour ma hon eus ên; mæs da Zoue hepquen e tentimp ar c'hloar a guemenſe, abalamour

lamour ma ze diganta eo. Er fæçon-se eo ec'havoue ar Verc'hes sacr er Magnificat penaus en deveus great Doue traou bras en he andret, mæs n'er gra nemet evit em humilia hac evit meuli Doue. Va Ene, emezi, a rent gloar ha meuleudi d'an Autrou abalamour ma en deveus great traou bras em andret.

Aviziou e leveromp ne doump netra, ne doump nemet paourentez hac infirmite, al lousdoni eus ar bed; mæs ne venip quet contant da veza quemeret en hor guer, nac e ve publiet ac'hanomp ar pez a leveromp. Er c'hontrol fcblant a reomp da dec'het ha da guzet evit ma teuhor var hon lerc'h ha ma vezimp clasquet: contanançz a reomp da fallout choum da ziveza ha da afeza er plaç isfela; mæs evit ma vezo grêt deomp an enor da ober deomp tremen hueloc'h ha da veza placet e renq ar re guenta eo, nep en deveus ur guir humilite ne ra quet a neuz da zisquez en deffo, na ne lavar nemeur a gomfou a humilite: rac ne zesir quet hepquen cuzet e vertuziou-all, mæs desirout a ra c'hoaz, ha principalamant memes cuzet e humilite, ha ma ve permetet deza lavaret gaou ha trompla pe scandalisa an nessa, e rae actionou a roguentez hac a superbite, evit rei da gridi ne ve quet humbl, ha ne ve quet anavezet evit ar pez ma zeo. Chetu amâ'ta va avis, Philotee, pe na leveromp

quet a gomsou a humilite na cals na nebeut, pe mar leveromp, leveromp ii gant ur guir santimant interieur conform d'ar pez a bro-nonçomp hervez an exrerieur, na islaomp jamæs hon daoulagat nemet oc'h islaat hor c'halon, na zisquezomp quet a c'henou fal-lout beza gant ar re ziveza, nemet a galon e falfe deomp beza. Ar reglen mâ a fell din a ve quer general, na zigassan exception ebet enni : ajouti a ràn hepquen penaus ar civilite a c'houlen ma presantemp aviziou an avan-taich d'ar re pere e ousomp ervat n'er c'he-merrint quet, ha ne de quet ur feintis nac un humilite faus e quemense; rac neuse an offr hepquen eus an avantaich a so ur gommançamant a enor, ha pa na aller quet e rei dezo tout-antier, ne reer quet a zrouc evit rei dezo ar gommançamant anezàn. Ar me-mes tra a lavaràn eus a ur goms bennâc a enor hac a respet, pehini ric-ha-ric ne se-blant quet e ve guirion, rac guirion aoualc'h e cousgoude, nemet en devezo nep e lava-ro, ur guir intantion en e galon da enori ha da respeti an hini p'evit hini el lavar. Rac peguement bennâc ma teue ar c'homsou da sinifiout an-tuont d'ar pez a leveromp, ne reomp quet a zrouc evit o implija, pa zeo an usaich en em servichout anezo. Guir e penaus e carren c'hoaz e ve hor c'homsou ajustet diouz hor santimanchou tosta ma ve possibl, evit heul e peb tra haç e pep sa-

çon ar simplicite hac ar sincerite a galon. Nep a so humbl e guirionez a ve guell gantàn e ve un all a lavare anezàn penaus eo un den miserabl, un den neant hac un den ne dal netra, eguet non pas e lavaret e-unan; da viana mar goar en lavarer anezàn, ne lavar quet ar c'hontrol, mæs consanti a ra a galon vad: rac evel ma cred ervat e-unan ez eo, en deveus joa o velet e ve ar re-all er memes santimant gantàn. Cals a lavar penaus e lesont ar Oræson Mental gant ar re barfet, hac evito-ii ne dint quet d'in d'e ober: re-all a lavar penaus ne gredont quet communia alies, abalamour n'en cin guessont quet pur aoualc'h: re-all a lavar o deveus aon na raent disenor d'an devotion, ma en em emellent anezi, o veza quer miserabl ha quer fragil ha ma zint: hac ar re-all a revus implija o zalant e servich Doue hac e silvidiguez an eessa, abalamour, emezo, ma c'henevont o semplådurez ha ma o deveus aon d'en em orgouilli ma servichent da ober ur mad bennàc, ha na zeuent d'en em goll o-unan o clasq savetei ar re-all. Quemense oll ne deo nemet artific hac ur fæçon humilite non pas hepmuiquen faus, mæs ive malin, rac ma teu un den dreizi da vlam en ur fæçon subtil ha goloet an traou pere a apparchant ouz Doue, pe da viana da guzet dindan ur pretext a humilite an amour propr eus e santimant, eus

e humor hac eus e ziegui.

Goulennir ouz Doue ur fin bennãc diouz an rraon eus an douar, pe diouz an eac'h eus an Eê, eme ar Profet d'ar maleürus Acchab; hac e respontas : non, ne c'houlennin quet, ha ne dentin quet Doue. O an den mechant! ober a ra neuz da zouguen ur resper bras da Zoue, hac e teu dre un apparanç a humilite d'en em excus da obteni ar c'hraç peveus a hini e ra offr e vadelez divin dezãn. Mæs ha ne vel-ên quet ervat penaus, pa falvez da Zoue rei deomp ur faveur bennâc, ez eo un orgouil e revusi, hac ez omp obliger da receo an donæsonou a offr Doue deomp, ha penaus ez eo un humilite oboissa hac heuly tosta ma ellomp e volontez hac e zesir? Hoguen an desir hac ar volontez a Zoue eo ma vezzimp parfet oc'h en em unissa gantãn hac oc'h e imita muia ma ze possibl deomp. An den superb, pehini en em fizy ennã e-unan, en deveus leac'h mad da gaout aon oc'h antrepreni netra; mæs an den humbl, fulvui ma en em ene sempl hac impuissant, ful-gourachussoc'h eo; ha ful-disterroc'h ma en em istim, ful-hardizzoc'h e reu da veza : rac ma laca e oll fizianç e Doue pehini en em blich o risquez e oll-c'hallouděguez en hon infirmite, hac o risquez e drugarez en hor paourentez. Ret e deomp eta caout un hardieguez humbl ha fanrel da antrepreni quement a guef a propos evit hon avançamant ar re

pere o deveus an direction eus hon eneou. Sonjal e oufomp ar pez ne oufomp quet a so ur fotoni expres; fallout ober ar gouiziec er pez a enevomp ervat ne oufomp quet a so ur vanite insupportabl. Evidon-me ne garren quet so-quen ober ar gouiziec er pez a ouffen, evel ne garren quet ivez er c'hontrol ober an ignorant quen nebeut. Pa choulen ar garantez, e tleomp gant simplicite ha gant douçder communica d'hon nessa non pas hepquen ar pez a so necesser dezàn evit e instrui, mæs ivez ar pez a so profitabl dezàn evit e gonsoli; rac an humilire pehini a c'holo hac a guz ar vertuziou evit o honservi, a zeu cousgoude d'o zisquez pa c'hourc'hemen ar garantez, evit o renta brassoc'h ha parfetoc'h. Hac en dra-se eo hènvel an humilite ouz ur certen guezen eus an Indes pehini a serr hac a zalc'h clos e fleurachou caer epad an nos ha n'o digor nemet da sao-heaul; en hevelep-fæçon ma lavar an habitantet eus ar vro-se penaus e cousq ar fleurachou-se en nos. Rac evelse ivez e teu an humilite da c'holo ha da guzet hon oll vertuziou ha perfectionou humen, ha n'o disquez jamæs nemet evit ar garantez, pehini o veza ur vertuz non pas humen, mæs celestiel, non pas moral, mæs divin, eo ar guir heaul eus ar vertuziou pe var re e tle ato domina; hac evelse quement seurt humilitéou a ra prejudiç d'ar garantez, ne

deus quêt da zoueti na dint faus.

Ne garren nac-ober ar sot, nac ober ar fur; rac mar em ampeich an humilite da ober ar fur, ar simplicite hac ar sincerite am ampeich ive da ober ar sot: ha mar deo ar vanite control d'an humilite, an artifiç, an afferez hac ar feintis a so control d'an douçder ha d'ar simplicite. Mar deus'bet servicherien vras da Zoue pere o deveus great sèblant da veza sot evit beza disprîget hac evit en em renta displetoc'h a-sè dirac ar bed, e ranquer o admira ha non pas o imita; rac heza o deveus bet motivou ha ræsonou quer particulier ha quen extraordinal da vont bete queit-se, na dle nicun tenna consecanç eber ac'hano evintâ e-unan. Mar danças ha mar lammas David dirac an Arc'h a Alliang un nebeut muguet na sèblante beza deread ha convenabl dezàn e ober, ne doa quet ma falvise dezàn ober ar soll, hogué simplamant hac hep feintis e rea ar mouvamanchou hac ar fæçoniou exterieur-sè conform d'ar rejouissanç extraordinal ha dreist-vusur pehini a sante en e galon. Guir eo, pa rebechas Micol e c'hreg an dra-sè dezàn evel ur follentez, ne oue quet queuz gentâ en em velet disprîget, er c'hontrol o perseveri gant simplicite ha gant sincerite da represanti e rejouissanç, e tisquezas ez joa gantâ receo un dra bennâc a vez evit e Zoue. Ha var guemema e livirin deoc'h penaus, mar

bezit disfriget ha tremenet da veza sot abalamour ma rit actionou eus a un devotion simpl ha fincer, an humilite a rai deoc'h en em rejouissa eus an disprigeanç eürus-se peveus a hini ar sujet ne d'ema quet enoc'h-hu, mæs er re pere a ra an disprigeanç hac ar goab-se ac'hanoc'h.

## AR C'HUEC'HVET CHABISTR.

*Penaus an humilite a ra deomp caret hon abjection hac hon dismeganç propr, da lavaret eo, caret beza humiliet ha disfriget.*

Tremen a ràn larcoc'h, hac e lavaràn deoc'h, Philotee, caret e peb tra hac e peb fæçon hoc'h abjection bropr. Mæs, eme vezo c'hui, petra sinifi an dra-se, caret hoc'h abjection bropr? E Latin abjection a sinifi humilite, hac humilite a sinifi abjection, da lavaret eo dismeganç, pa lavar ar Verc'hes en he C'hantic sacr, pehini eo ar *Magnificat*, penaus abalamour ma en deveus sellet an Autrou-Doue ouz an humilite eus e servicheres, e vise istimet ha publiet gant ar bed-oll da veza eürus-bras, e fell dezi rei da entent penaus en deveus hon Autrou sellet a galon vad ouz he abjection hac he dismeganç, da lavaret eo en deveus bet priget e c'honsideri hac hi ar servicheres baour, vil, dister hac indin meurbet equichen e c'hrandeur, evit e c'harga eus a c'hraçou bac

a favériou och'h e choas da veza Mam deză.
Dîfaranç a so coufgoude etre ar vertus a humilite hac an abjection; rac an abjection eo ar biander, an isfelder, at vildet pe an difterder, hac ar baourentez a so cnomp, evit ha n'er fonjomp ha n'en enevomp; mæs ar vertus a humilite eo ar guir anaoudeguez pehini hon eus volontieramant eus hon abjection, da lavaret eo, pe dre hini e c'henevomp ervat ac'hanomp hon-unan ez omp bian, izel, vil, difter, paour, ha sempl, ha din dâ veza disprigét: hac e lavaràn penaus ar pouent principal eus an humilite-mâ a gonsist non pas hepquen oc'h anaout volontieramant hon abjection, da lavaret e, oc'h anaout ervat ez oump vil ha difter ha dîn da veza disprigét, mæs o caret hac o veza joa guenecomp quemense memes, non pas dre ur mancamant a gouraich hac a generusder, mæs evit exalti ha glorifia davantaich ar vajeste a Zoue, hac evit estimout cals mui a-se hon nessa e comparæson deomp hon-unan. Da guemense eo hoc'h exortàn; hac evit entenr guell, gouezit ervat penaus etre an adversiteou ha controliezou pere a souffromp, ez eus darn hac a so dismegus ha difenorabl, ha darn-all pere a so enorabl: cals a so contant da souffr an adversiteou enorabl, mæs ne fell cafi da nicun souffr at re difenorabl ha mezus. Sellit ouz un Ermit pe ur Religius devot, fresét oll e zillat var e zro, hac

èn dare gant ar riou : peb-unan en deveus respet evit e habit fall gant truez oüz e souffrançou; mæs mar gueler un artisan paour, un digentil paour, pe un demesel baour er fæçon-se, e vez dispriget ha goapeat, ha chetu eno ur baourentez disenorabl ha mezus. Ur servicher pe ur servicheres a recevo gant humilite ur reprimand rust digant ur Mestr pe ur Vestres, hac ur c'hrouadur digant ur Tad pe ur Vam, peb-unan a c'halvo an dra-se mortification, oboissanç ha furnez. Tud a enor a souffro ar memes tra gant ur re-bennâc, ha peguement bennâc ma ve abalamour da Zoue ve, e vezo galvet an dra-se coïonaich ha lachete : chetu eno'ta c'hoaz ur gontroliez disenorabl ha mezus. Un den en deveus ar maletouich en e vrec'h hac un all en e visaich; ar c'henta n'en deveus nemet ar boan, mæs an eil ouzpen ma en deveus ar boan en deveus ivez an dispriganç, an disenor hac an abjection. Bremâ'ta e lavarân penaus ne ranquer quet hepquen caret ar boan, ar pez a reer dre ar vertuz a batiantet, mæs ret e c'hoaz caret an disprganç hac an disenot a so o c'heul ar boan, ar pez a reer dre ar vertuz a humilite.

Ouzpen beza ez eus vertuziou enorabl hac huel, ha vertuziou isel ha dispriget. Ar batiantet, an douçder, ar simplicite hac an humilite memes a dremen gant an dud mondenevit vertuziou isel ha dispriget : er c'hon-

trol ar brudanç, ar vaillantis pe ar gouraich, hac al liberalite a dremen ganto evit vertuziou enorahl. Beza ez eus c'hoaz actionou eus a ur memes vertuz hac a so darn anezo disprîget ha darn-all enoret. Rei an alusen ha pardoni an offançou a so diou action a gatanez : ar guenta a so enoret gant pebunan, hac eben disprîget dirac ar bed. Ur goas pe ur plac'h yaouanc, pehini n'en em roi quet d'an direglamant ma en em ro an dud libertin, oc'h en em antreteni, o c'hoari, o tançal, oc'h eva, oc'h en em orni, a vezo goapeat ha caquetet gant ar re-all e deffaut ha na ra eveldo, hac ar vodesti eus ar goas pe ar plac'h devot-se a dremeno ganto evit ur bigoterez pe un hipocrisi ; caret an dra-se eo caret an abjection hac an disineganç. Chetu amâ ûn seurt-all : mont a reomp da visita an dud clàn. Mar em c'hasser da visita ar paoutra, an dra-se a so un abjection hac un disineganç evidon hervez ar bed, ha rac-se e quirin an dra-se ; mar em c'hasser da visita ar re a galite, an dra-se a so un abjection hac un disineganç hervez ar speret ; rac ne deus quet quement a vertuz nac a verit eno, hac e quirin eta an abjection hac an disineganç-se. Pa zeomp ahet an hent, mar couezomp dirac an dud, ouzpen hor gloas e recevomp c'hoaz ar vez ; ret e deomp eta caret ar vez hac an abjection-se. Beza ez eus memes fautou pe en re ne deus droug

ebet, nemet an abjection hac ar vez hepquen, hac an humilite ne c'houlen quet o graet expressamant, mæs goulen a ra na zeuer quet d'en em inquieti goude o beza great, evel ma zeo certen sotoniou, incivilitéou ha dievezdedou pere, evel ma tleer o evita abarz ma vezont great evit oboissa d'ar civilite ha d'ar brudanç, e tleer ive, goude ma vezont great, en em gontanti eus an abjection hac eus ar vez pehini a zeu deomp ac'hano oc'h e accepti a galon vad evit heul an humilite santel. Me lavar c'hoas davantaich: mar doun en direglet dre goler pe dre imprudanç da lavaret comsou indeçant pe gant re e vez offanset Doue hac an Nessa, em bezo ur c'heuz bras eus an offanç-se pehini a effain da rapari guella ma vezo possibl din, mæs ne lesin quet na guirin ha na acceptin an abjection hac an disprigeanç pehini a zeui din ac'hano; ha ma c'halle an eil beza separet diouz eguile, e stinquen gant horrol ar pec'het, hac e virren gant humilite an abjection hac an dismeganç.

Mæs evidomp da garet an abjection hac an dismeganç a so o c'heul an droug, ne dleer quet coussoude nebeutoc'h temedia ouz an droug pehini a so caus da guemense dre voyenou propr ha ligitim, ispicial pa vez a gousecanc an droug. Mar ent eus un incommodite disæçon em bisaich, e procurin re-

media ountâ, hoguen nòn pas ma c'hancounec'haen an abjection hac ar vez en deveus great an incommodite-se din. Mar em eus great un dra pehini ne offans den, ne c'houlennin quet excus a guemense; rac peguement bennâc ma em he great ur faut, ne noas da nicun, hac evelse ne ouffen quet goulen excus nemet eus an abjection hac eus at vez a zeu din ac'hano ve, hac an humilite ne bermet quet an dra-se: hoguen mar em eus offanset pe scandaliset unan bennâc dre ziezvedet pe dre sotoni, e raparin an offanç dre ur guir excus hennâc, abalamour ma noas quemense, ha ma em oblich ar garantez da effaci an noas-se. Ertin aviziou e c'herru ma c'houlen ar garantez e teuemp da remedia ouz an abjection hac ouz an dismegânç evit mad hon Nessa pe da hini eo necesser hon reputation; mæs en occasion-se o lammet hon abjection hac hon disinegânç a zirac daoulagat hon Nessa evit ampeich na zeue d'en em scandalisa, e tleomp serra ha cuzet an dismegânç-se e gouelet hot c'halon evit en em edifia hon-unan.

Mæs gouzout a fell deoc'h, Philotee, pere eo an abjectionou hac an dismegançou profitapla; hac e lavarân deoc'h sclear penaus at re brofitapla d'hon ene hac agreapla da Zoue eo ar re a ertu gueneomp dre chanç pe dre ar gondition ma idomp o veva enni, abalamour n'hon eus-ii quet choaset, mæs

recevet hon eus-ii hevelep ma zint digacet deomp gant Doue pehini a choas ato guell eguet na reomp-ny. Ma ve ret choas, ar re vrassa eo ar re vella, hac ar re-se a so isti-met ar re vrassa pere eo ar re gontrola d'hon inclinationou; rac evit e lavaret ur veich evit an oll, hor choas hon-unan a zeu da fouilla ha da vianaat casi hon oll vertuziou. Ah! piou a roi deomp-ny ar c'hraç da allout lavaret gant ar Roue bras-hont: choasfet am eus beva en abjection hac e disprigeanç e ty va Doue, quent eguet chom e tiez caer ar bec'herien. Nicun ne ell rei ar c'hraç-se de-omp, Philotee, nemet an-hini pehini evit hon exalti hac hor c'hundui d'ar c'hloar, en deveus deurvezet beva ha mervel en heve-lep-fæçon ma zeo bet mez an dud ha dismeganç ar bopl. Lavaret em eus deoc'h cals a draou pere a seblanto deoc'h beza rust ha c'huero pa o c'honsiderrot; mæs credit din-me, douçoc'h vezint eguet ar sucr hac ar mel pa o praticot.

## AR SEIZVET CHABISTR.

### *Penaus e rencomp conservi hor reputation o pratica an humilite.*

AR veuleudi, an enor hac ar c'hloar ne vezont quet roet d'an dud evit ur vertuz simpl, mæs evit ur vertuz excellant; rac

dre ar veuleudi e fell deomp lacat ar re-all da gaout iſtim eus an excellanç a ſo er re a veulomp, dre an enor e tiſquezomp penaus hon eus hon-unan iſtim anezo: hac ar c'hloar ne deo quen tra d'am avis nemet ur certen ſclerigen a reputation pehini a ſorti eus a gals a veuleudiou hac a enoriou deſtumet aſſambles, en hevelep-façon ma zeo an enoriou hac ar veuleudiou evel mein precius a douez pere deſtumet aſſambles e ſorti ar c'hloar evel ur berlefen. Mæs evel na ell quet an humilite ſouffr e teuemp da ſonjal e vemp excellant, pe e tleffemp beza preferet d'ar re-all, ne ell quet ivez permeti e teuemp da glaſq ar veuleudi, an enor nac ar c'hloar pere a ſo dleet da ur vertuz excellant hepquen. Conſanti a ra couſgoude d'an avertiſſamant eus ar Fur, pehini hon avertis da gaout ſourci eus hon reputation, abalamour ar reputation vad a ſo un iſtim non pas eus a vertuz excellant ebet, mæs hepquen eus a ur vertuz ſimpl ha commun pehini a bermet gueneomp an humilite da anaout enomp, ha peveus a hini e permet gueneomp ive parconſecant e teſirremp ar reputation. Guir e penaus an humilite a ziſpriſſe ar reputation, ma ne deffe quet a izoni ar gatantez anezi; mæs evel ma zeo hi eo unan eus ar fondamanchou pe var re ez é fonret ar ſociete hac an union a ſo etouez an dud, hac evel ma zomp non pas hepquen inutil, mæs domachus d'ar

public hep ar reputation-se, abalamour d'ar goall exempl a guemer diouzomp pa na vezomp quet e reputation vad, ar garantez a c'houlen, hac an humilite a guef agreabl e teuemp da zesirout ha da gonservi preciusamant ar reputation-se.

Goudese, peguement bennâc na de quet an deliou eus ar guez da veza istimet cals anezo o-unan, evel ma servichont cousgoude cals, non pas hepquen evit orni ar guez, mæs ivez evit conservi ar frouez endra ma zint c'hoaz tener; evelse ivez ar reputation vad, peguement bennâc na de quet cals da veza desiret anezi e-unan, ne les quet cousgoude na de profitabl bras, non pas hepquen evit orni hor buez, mæs ivez evit conservi hor vertuziou, ha principalamant ar vertuziou pere a so c'hoaz tener ha sempl. An obligation da veinteni hon reputation ha da veza an hevelep tud ma zoump istimet, a ra deomp en em gouragi gant un effort puissant ha douç d'en em renta vertuzus muiouz-vui. Conservomp hor vertuziou, va Philotee, abalamour ma zint agreabl da Zoue peini eo an objet bras ha souveren eus hon oll actionou. Mæs evel ar re pere a fell dezo miret frouez n'en em gontantont quet d'o c'honsita, n'o lequeont c'hoaz e podou pere a so propr d'o c'honservi : dememes peguement bennâc ma ve ar garantez divin principalamant ve a gonserve hor vertuziou, cous-

goude e c'hellomp c'hoaz implija ar reputation vad evel un dra so propr ha profitabl d'o c'honservi. Ne rencomp quet cousgoude beza re ardant, re briminic ha re sansibl e quever an dra-se; rac ar re pere a so quen dilicat ha quer guiridic-se e quènver o reputation, a so hènvel ouz ar re pere a guemer medicinerez evit an disterra incommodite a erru ganto, hac o songeal an henfe conservi o yec'het, eo e ruina eo a reont; rac dre an dilicateri hac ar guiridinez-se en em rentont bigarre, mutin, insupportabl, hac e provocont ar valiç eus ar goall deodou d'o drouc-prezec. Dissimuli ha disprisout an injuriou, an drouc-prezeguerez hac ar c'halomniou hep ober man anezo, a gustum beza cals profitaploc'h remed eguet disquez ressantimant, na contest, na vengeanç ebet evito. Pa o disprijomp ha pa na reomp man ebet anezo, e tisparissont evel ur bouil moguet en ear; ha mar deuomp d'en em formalisa ha d'en em gourrouci ouz an injuriou hac ouz an droug a lavarer ac'hanomp, e seblantomp disquez ez oump coupabl o tont erc'hisse d'en em glasq. Ar C'hrocodilles ne noas nemet d'ar re o deveus aon razàn, nac an droug-prezeg ne noas ive nemet d'ar re en em laca e poan anezi.

Pa vezomp re aonic na gollemp hon reputation, e tisquezomp un disfizianç vras eus ar fount anezi, pehini eo ar virionez eus a

ur vuez vad. Ar C'heriou pere o deveus ponchou coat a-ziouc'h rivierou bras, o deveus aon na daenr gant an dour quellies reverdi a vez; mæs ar re o deveus ponchou mean n'en em lequeont quet e poan eus ar reverdiou bras so-quen : dememes ar re a so fontet mat e doujanç Doue hac en e garantez ne gustumont ober man eus a reverdi an teodou injurius, mæs ar re en em guef sempl a zeu d'en em inquieti da-bep mare. Certenamant, Philotee, an hini a fell dezân caout reputation vad e speret an oll a zeu d'e c'holl e speret an oll ivez, hac e verit coll an enor nep piou-bennâc a fell dezân e gaout diouz tud pere a so disenoret o-unan dre ar viçou ma zint sujet dezo.

Ar reputation ne deo nemet evel un ansain pehini a zisquez p'eleac'h e loich ar vertuz: ar vertuz eta a dle beza preferet ato e peb tra hac e peb leac'h. Ha rac-se mar lavarer ez ouc'h un hipocrit pe un hipocrites, abalamour ma zouc'h en em roet d'an devotion; mar lavaret ez ouc'h un den laich ha digouraich, abalamour ma hoc'h eus pardonet an injur so great deoc'h, grit goab a guemense tout. Rac ouzpen na deus nemet rud sot hac impertinant a guement a ra an seurt jugeamanchou-se, pa dleffac'h coll hoc'h hano mad, ne rancac'h quet dilesel ar vertuz na distrei diouz an hent mad eus ho silvidiguez, abalamour ma zeo ret preferi ar frouez d'an

d an delliou, da lavaret eo ar mad interieur ha spirituel da bep seurt mad exterieur. Jalous e tleomp beza eus hon hano mad, ha non pas idolatret; hac evel na dleomp quet offansi lagat ar re vad, ne dleomp quet ive contanti lagat ar re vechant. Ar varo a so un ornamant da visaich ar goas, hac ar bleo da hini ar vaoues: mar bez tennet toutafæt ar varo eus ar c'hroinch hac ar bleo eus ar pen, difficil bras eo e c'halle biquen sevel adarre; hoguen ma na vez nemet trouc'het hepquen, ha memes rasèt, e cresco souden goudese hac e teui so-quen da veza crehoc'h ha stancoc'h. Evelse ive, peguement bennâc ma ve ar reputation trouc'het ha memes toutafæt rasèt gant teod an drouc-prezeguerien, pehini, eme Zavid, a so evel ur rasouer lem, ne ranquer quet en em inquieti a guemense, rac souden e savo hac e cresco adarre da veza non pas hepmuiquen quer caer ha ma zoa, mæs da veza c'hoaz creoc'h ha cerzzoc'h eguet diaguent. Hoguen mar deu hor viçou, hon lachete hac hor goall vuez da lamet toutafæt hon reputation diguenomp, e vezo dies bras e saffe biquen mui, abalamour ma ze difrainet ar c'hrizien anezi; rac ar c'hrizien eus ar reputation vad eo ar vuez vad ive, pehini endra bad guenemp a ell produi ato a nevez an enor a so dleet dezi. Ret e quitât an antretien vean-se, ar pratiq inutil-se, ar garantez friol-se, an hen-

tis fot-se, mar de noasus an dra-se d'ar reputation; rac ar reputation a dal mui eguet peb seurt contantamanchou vean. Hoguen mar deo evit en em exerci er vertuz, evit en em avanç en devotion hac evit querzet etrese ar mad eternel eo e tenet da vuemuri, da c'hrouignal ha da zroug-coms en hon enep, lesomp ar chaç da harzal ouz al loar; rac mar guellont excita ar goall istim bennac a enep hon reputation, ha trouc'ha pe rasa ec'hisse ar bleo hac ar varo eus hon hano mad, souden e savo adarre, hac ar rasouer eus an droug-prezec a servicho evit hon enor, evel ma servich ar sarp evit ar vinien, pehini a laca da rei abondanç a ræsin oc'h e zailla.

Hor bezet ato hon daoulagat var Jesus-Christ crucifiet: querzomp en e servich gant fiziaņç ha gant simplicite, mæs gant furnez ha gant discretion. En vezo ar protecteur eus hon reputation; ha mar permet e ve lamet digueneomp, ne vezo nemet evit renta deomp un all guell, p'evit ober deomp profita en humilite santel peveus a hini un onç hepquen a dal mui eguet mil livr eus a enor. Mar bezomp blamet en injust, oppofomp gant peoc'h ar virionez d'ar pez a lavarer ac'hanomp e faus. Mar perseverer d'hor c'halomnia, perseveromp d'en em humilia, o lacat evelse hon reputation gant hon ene etre daouarn Doue: ne ouffemp quet e assuri guell. Servichomp Doue gant ar reputation

fall couls ha gant an hini vad, evel a rea Sant Paul; evit ma c'hallimp lavaret gant David : o va Doue, abalamour deoc'h eo em eus souffret an disinegang hac ez e bet goloet va bisaich gant ar vez. Excepti a ràn cousgoude certen crimou quer grevus ha quen issam, na dle nicun souffr beza blamet ha calomniet anezo, pa ell en em justifia diouto legitimamant. Excepti a ràn ive certen personachou dioux reputation pere e tepand silviguez cals; rac er c'hafiou-se eo ret pourchu pæsiblamant ar reparation a enor eus an injur recevet, hervez an avis eus an Deologianet.

## AN EIZVET CHABISTR.

### *Evit an douçder en andret an Nessa, hac evit ar remed ouz ar goler.*

AR C'hrem pe an Oleo sacr peveus a hini en em servicher en Ilis Doue, dre dradition an Ebestel, evit ar Confirmation ha certen Benedictionou, a so composet eus a eol olives mellet gant baum, pehini a represant etre an traou-all an diou vertuz gaer hac agreabl pere a veler sclear er Personaich sacr eus hor Salver, ha pere en deveus recommander deomp particulieramant, evel pa ve dreizo ispicial e tleffe hor c'halon beza consacret d'e servich hac appliquet d'e imita. Disquit guene-me, emezàn, penaus ez oun

douç hac humbl a galon. An humilite a zeu d'hor perfectioni en andret Doue, hac an douçder en andret hon Nessa. Ar baum pehini, evel am eus lavaret diaguent, a zisquen ato dindan etre an oll liqueriou, a represant an humilite. An eol olives, pehini a bign ato var c'horre, a represant an douçder hac ar vadelez, pehini a dremen dreist peb tra hac a so excellant etre ar vertuziou, dre ma zeo ar fleur hac an dien eus ar garantez, pehini, hervez Sant Bernard, a so parfeta ma c'hell beza, pa vez non pas hepquen patiant, mæs c'hoaz pa vez douç ha deboner. Hoguen liquit evez, Philotee, da gaout en ho calon, ha non pas hepquen en ho quenou, ar c'hrem pe an dien mistic-mã composet a zouçder hac a humilite; rac unan eus an artificou hac ar finessaou bras en deveus hon adversour, eo ma ra da gals en em abusi gant comsou ha gant contanaçou exterieur eus an diou vertuz-mã, hac o veza na examinont quet ervat o interieur, e sonch dezo beza humbl ha douç, ha ne dint na cals na nebeut cousgoude. Quemense a vez anavezet dre ma teuont d'en em formalisa gant un arrogant vras, disterra coms a vez lavaret dezo a-dreus, ha disterra injur a recevont, evit quement ceremoniou a zouçder hac a humilite a veler ganto. Lavaret a reer penaus ar re pere o deveus quemeret ar remed preservatif pehini a c'halver communa-

mant Graç Sant Paul, ne gouenvont quet, evitu da veza flemmet gant an aer-viber, nemet e vezo ar temed-se eus an hini mad ha fin; dememes pa vez mad ha guirion an humilite hac an douçder, hor goarantiffont diouz ar c'hôenv hac an ardeur a gustum an injurou da lacat da fevel en hor c'halon. Mar deuomp ervat da veza rog, d'en em c'hueza ha d'en em zipita, pa veznomp flemmet gant an teodou fall, eo fin penaus ne de quet fincer ha guirion hon humilite hac hon douçder, nemet hepquen peintet ha diguifet.

Ar Patriarch bras ha fantel-hont Joseph, pa gaffas e vreudeur var-o c'his eus a Egipt da dy o Zad, ne roas nemet an avis-mâ dezo : n'en em diquit quet e coler en hoc'h hent, emezàn. Me lavar deoc'h ar memes tra, Philotee : ar vuez miserabl-mâ ne deo nemet un hent etrefe ar vuez eternel; n'en em lequeomp quet e coler etre en hon hent an eil-re ouz o hentez ac'hanomp; querzomp gant hor breudeur ha c'hoarefet griftien doucamant, pæfiblamant hac amiablamant. Hoguen me lavar deoc'h diftac hep exception ebet, n'en em golerit na cals na nebeut, mar de possibl, ha na recevit pretext ebet a nep-feurt evit digueri an nor eus ho calon d'ar goler; rac Sant Jacques a lavar bref ha næt, hep reservation ebet, penaus coler an den n'en tent quet just hac agreabl dirac Doue. Ret eo tefifta ouz an

droug hac arteti ar viçou eus ar re pere so en hor c'harg, fermamant ha courachussamant evit guir, mæs cousgoude gant douçder ha gant peoc'h. Netra ne rent quen douç un Elefant pa vez e coler, eguet ar guel eus a un oanic, ha netra ne dorr quen eas an nerz eus a ur voulet canol evel ar gloan. Ne istimet quet quement ar gorrection pa forti eus ar goler, hac e ve accompagnunequeat gant ar ræson, evel ma e istimer pa na forti nemet eus ar ræson hep coler eber; rac an ene ræsonabl o veza sujet naturalamant d'ar ræson, ne de sujet d'ar baslion pe d'ar goler nemet dre gomraign; ha evelse pa vez accompagnunequeat ar ræson gant ar baslion pe ar goler, e teu da veza casseat, o veza rentet e domination hènvel ouz hini un tirant. Ar Princet a ro un enor nac ur gonsolation vras d'ar bopl, pa zeuont d'o bisita gant un trein a beoc'h; mæs pa zigasfont armeou ganto, peguement bennâc ma ve evit ar mad public ve, o donediguez a vez ato disagreabl ha domachus, abalamour, peguement bennâc ma zint jurdic o lacat observi an urz vad etouez o soudardet, james cousgoude ne ellont mirer na erru ato un disurz bennâc, peveus a hini e vez vouaz ar paisant : dememes endra zeu ar ræson da c'houarn ha da exerci pæsiblamant ar bunition, at gorrection hac ar reprimand, peguement bennâc ma er grae tic ha ric, e vez

coufgoude caret ha cafet mad gant peb-unan. Mæs pa zigaç ganti ar goler, ar gourrouç hac an amportamant, pere, eme Sant Augustin, eo e foudarder, e vez douger mui eguet na vez caret, hac e c'halon e-unan a chom aro vouaz a guemenfe. Guell eo, eme ar memes Sant Augustin, revufi an antre ouz ar goler, peguer just bennâc e c'halle beza, eguer na deo digueri dezi, peguen difter bennâc ve; abalamour ma zeo dies ober dezi forrial an-dal ma vez diguemeret, rac ma c'hantre evel ur vourjonen vian, ha ma teu da grifqui en un taul-cont quement hac un treuft : ha mar gu'ell ur veich gounit an nos, hac an heaul da guzet var hor c'holer, ar pez a zifen an Abostol, e teu da geinch e caffoni, ha pelloc'h ne vez cafi moyen ebet d'en em zifober anezi; rac en em vezur a ra gant mil fufpicion ha mil berfuafion faus, o veza ma cred aro un den courroucer penaus e vez juft e gourrouç. Guell eo eta æffa gouzour beva hep coler, eguet na de fallout exerci ar goler gant moderation ha gant furnez : ha pa en em guefomp furprenet ganti dre imperfection ha dre fempladurez, eo guell e c'haç preft var e c'his, eguer na de fallout marc'hata outi; rac gant nebeur a fpaç a vez roer dezi, en em rent meftres eus ar galon, hac e ra evel ar farpanr pehini a denn eas e gorf an hent ma c'hell poulfa e benn. Mæs penaus e c'haffin-

me var e c'his, eme vior-hu ? Ret eo, Philoree, evel ma fanrit ar goler, destum ho nerz neufe-fouden evit e mouga pæfiblamanr hep en em droubli. Goude an effort pæfiblfe pratiquit an avis a roe Sant Augustin, o veza dija coz, d'an Escop yaouanc Auxilius. Grir, emezàn, ar pez a dle un den da ober mar gu'erru gueneoc'h ar pez a lavar David en ur Salm : va lagat a so troubler gant ar goler, ho pezet recours da Zoue o crial ountà evel ar Profet-se ; Autrou va Doue, ho pezet truez nuzin, evit ma c'hastenno e zourn da arreti ho coler. Me lavar penaus eo ret deomp goulen fecour ouz Doue pa en em velomp e danger da veza trec'het gant ar goler, oc'h imira an Ebestel pere, oc'h en em velet e danger da gonfonti gant an tourmant a savas er mor, a grias ouz hor Salver : Autrou, hor favereit, pe e zeomp da goll. Neufe e c'hourc'hemenno ive d'ar gouagou revolter eus hor pasfionou rei peoc'h, hac e reui ur c'halm hras en hor c'halon. Hoguen me hoc'h avertis ato penaus an oræson pehini a reor ouz ar goler bresant ha preslant, a dle beza great en ur façon douç ha pæfibl ha non pas en ur façon violant, ha quemenfe a ranquer da obfervi en oll remejou pere a impliger ouz an droug-mà.

Gant quemenfe pa velot ho pezo grear un action a goler bennâc, reparit neufe-fouden ho faut dre un action a zouçder pehini a ex-

erçot prontamant en andret nep ma vior bet en em golerer ountâ pe outi. Rac ec'his ma zeo ur remed excellant ouz ar gaou en em ziſlavaret evel ma ſantomp hor bez-èn lavaret, dememes eo ur remed excellant ouz ar goler ivez e rapari neuſe-ſouden dre un act a zouçder control dezi; rac, evel a lavaret, ur c'houli nevez great a ſo eaſſoc'h da remedia outi. Ouzpen pa vezit e repos hac hep ſujet eber d'en em goleri, grit ur bourviſion vras eus a zouçder hac a batiantet, o lavaret hoc'h oll gomſou hac oc'h ober hoc'h oll actionou, pe ii bian pe ii bras, en ur façzon an douça hac an agreapla a vezo poſſibl; o caout memnr penaus ar Pried ſacr eus a Gantic ar C'hanticou ne deveus quet hepquen ar mel var he diveus hac ouz bec he zeaud, mæs c'hoaz e deus-èn dindan he zeaud, da lavaret eo en he feutrin, ha ne de quet mel hepquen eo e deus ennâ, mæs ivez leaz. Rac ne de quet aoualc'h e ve douç en andret hon neſſâ ar goms hepquen ac'hanomp, mæs hon oll beutrin, da lavaret e, an oll interieur eus hon ene a dle beza ive; ha ne rencomp quet hepquen caout an douçder eus ar mel pehini ſo a c'huez mad, da lavaret eo, ne de quet aoualc'h hor be un antretien douç hac agreabl gant an dud diaveas, heza e tleomp caout ivez an douçder euz al leaz etouez tud hon ty hac hon ameſeien doſt: hac en dra-ſe o deus ur man-

camant bras ar re pere a so evel Elez emeas hac evel diaoulou en ty.

## AN NAVET CHABISTR.

*Evit an douçder en hon andret hon-unan.*

UNan eus ar praticou mad a ouffemp da ober eus an douçder eo e exerci en hon andret hon-unan, hep en em zipita james ouzomp hon-unan nac ouz hon imperfectionou. Rac peguement bennâc ma c'houlen ar ræson, goude ma hor bez faziet, hor be regret ha displijadur a guemense, e tleomp cousgoude miret n'hor be un displijadur chagrinus, dipitus ha colerus: hac eno e ra ur faut bras ar re pere a zeu d'en em goleri rac beza en em lequeat e coler, a zeu d'en em chagrina rac beza en em lequeat e chagrin, hac o deveus dipit rac beza en em dipitet. Dre ar voyen-se e talc'hont o c'halon confitet ha distempret ato er goler; ha peguement bennâc ma seblante an eil goler chasseal ar guenta, e servich cousgoude da un digor ha da ur passaich evit ur goler-all er guenta occasion a erruo: hac ouzpen so, ar goler-se, an dipit hac ar chagrin-se ouzomp hon-unan n'en deveus quen but nemet an orgouill, na quen fourcen nemet an amour propr, pehini a ra deomp en em droubli hac en em inquieti oc'h en em velet imparfet. Ret eo eta caout un displijadur eus

hor fautou hac a ve pæsibl, patiant ha ferm. Rac evel ma teu ur Barner da bunissa guell cals ar re vechant o rei e setanç gant ræson ha gant ur speret a repos, eguet non pas oc'h e rei dre amportamant ha dre bassion, abalamour o varn dre bassion ha dre humor ne de quet diouz ma ze ar fautou eo e teu d'o funissa, nemet diouz ma zeo e-unan: dememes e teuomp d'en em bunissa hon-unan cals guell dre un displijadur pæsibl ha constant, eguet non pas dre un displijadur grignous, chagrinus hac impatiant, abalamour na de quet diouz ar c'hrevusdet eus hor fautou eo e quemeromp an displigeadur chagrinus hac impatiant-se, mæs diouz hon humor hac hon inclination. Dre exempl, un den pehini a gar ar chastete en em zipito gant ur chagrin bras, disterra faut en devezo great a enep ar vertuz-se, ha cousgoude ne rai cas ebet evit beza droug-brezeguet e nessa: er c'hontrol un all, pehini a gassa an droug-brezec, en em chagrino da veza murmuret un nebeudic a enep e nessa, ha ne raï scrupul ebet evit beza coumeret ur faut bras a enep ar chastete: ar memes tra a lavarân eus ar viçou-all; hac an dra-se ne erru nemet abalamour na varnont quet o c'houstianç dre ræson, mæs dre bassion ha dre inclination.

Credit din-me, Philotee, evel ma o deus ar remontrançou a ra un Tad en ur fæçon

douç ha cordial mui a nerz var speret ur c'hrouadur evit e gourrija, eguet n'o deffe ar c'holeriou hac an amportamanchou : dememes pa en devezo great hor c'halon ur faut bennâc, mar e reprenomp gant remontrançou douç ha pæsibl, o caout mui a druez outi eguet a zipir, o rei couraich dezi d'en em amanti; an displijadur pehini e devezo an hen-se a antreo enni dounoc'h eguet pa e reprennemp en ur fæçon dipitus, chagrinus hac impatiant. Evidon-me ma em be, dre exempl, un affection vras d'en em viret na gouezzen er viç eus ar vanite, pe en ur viç-all, hac e ven coufgoude couezet ebarz a lam-caer, ne garren quet repren va c'halon er fæçon-mâ : ha ne dou-de quet miserabl hac abominabl en em lesell da goueza er vanite goude quen-alies a resolutionou? Ganr ar vez e ranquez crevi, ha ne dleffes mui fevel da zaoulagat etrefe an Eê., mechantes, imprudant, treirourcs ha difleal ma zour en andret da Zoue, hac an feurt traou-se. Hoguen me falfe din e c'hourrija gant ræson ha gant compassion, e'c'his ma vé lavaret : hebien, va c'halon baour, chetu-ny couezet er fos ma hor boa quement a resolution da drei diouti : leqaeomp hor poan d'en em fevel ha da dec'het diouti evit mad : goulennomp ficour ouz Doue hac esperomp en e drugarez penaus hor pardono hac hon affifto da veza fermoc'h ha fideloc'h dezàn hivisiquen : en

em lequeomp adarre en hent eus an humilite : quemeromp couraich c'hoaz, va ene paour, ha bezomp var hon evez pelloc'h: Doue hor sicouro hac a roï deomp ar c'hraç, mar plich gantàn, da ober profit eus a guemenâ-oll. Chetu penaus e carren en em repren, ha var ar reprimand douç-mâ e falfe din batissa ur resolution ferm ha stabil d'en em ampeich da goueza er faut-se, oc'h en em servichout eus ar moyenou convenabl evit quemense, hac o c'houlen avis va Directeur.

Ma na gaffe quet cousgoude unan bennâc, ec'halle beza toucher aoualc'h e galon dre ar gourrection douç-mâ, ec'hallo en em servichout eus a ur rebeich hac eus a ur reprimand, pehini a vezo rustoc'h ha crehoc'h, evit excita en-hi ur gonfusion vras, ñemet ma tui, goude beza reprenet ha corriget rust e galon, da finissa dre zouçder, o c'heinch e oll regret hac e oll dipit en ur fizianç douç ha santel e madelez Doue, hervez an exempl eus ar penitant bras hont, pehini o veler e Ene affliget, na zeue d'e c'honsoli er fæçon-mâ : perac e zoude trist o va Ene, ha perac e teues-te d'am zroubli-me? laca da esperanç e Doue, rac e veuli a rin c'hoaz, en pehini eo va silvidiguez ha va Doue carantezus. Consolit eta gant douçder ho calon pa vezo couezet en ur faut bennâc, oc'h en em humilia cals dirac Doue oc'h ana-

out peguer miserabl ouc'h, hep en em estoni morse-rout eus ho lam, pa na de quet estrainch e ve infirm an infirmite, ha sempl ar sempladurez, ha paour ar baourentez: detestit coufgoude muia ma e possibl deoc'h an offans pehini hoc'h eus great da Zoue, ha gant ur gouraich hac ur fiziang vras en e drugarez en em liquit adarre da bratica ar vertuz pe da hini oac'h manquet.

## AN DECVET CHABISTR.

*Penaus e tleomp beza sourcius ha non pas presset nac hastet en hon afferou hac en hon occupationou.*

AR sourci hac an diligenç, pehini a dleomp da gaout en hon afferon, a so dishènvel dious an inquietud, an hast hac an ampressamant. An Elez o deveus sourci eus hor silvidiguez, hac a zeu d'e frocuri gant dilijanç; mæs evit quemenfe n'o deveus inquietud nac ampressamant ebet: rac ar sourci hac an diligenç a so conform d'ar charite pehini o deveus evidomp; mæs an inquietud, an hast hac an ampressamant a ve toutafet control d'o eürusdet; dre ma c'hell ar sourci hac an dilijanç beza accompagnët quequeat gant ar peoc'h hac ar repos a spéret, ha non pas an inquietud na nebeutoc'h c'hoaz an hast hac an ampressamant. Bezit eta sourcius ha dilijant e quemènt tra ho pezo da

ober en etat ma zouc'h galvet gant Doue; rac pa zeo e brovidanç e deveus ho carguet eus ar fervich hac an occupation-se e fell dezàn en em acquittac'h ebarz gant ur fourci bras, hoguen mar de possibl, na zeut quer d'en em droubli en ho labour hac en hoc'h affer gant an inquierud, an hast hac an ampressamanr och e ober, rac an hastse a zeu da dènvalaat ar ræson hac ar jujamant hac ho c'hampeich memes da ober ervat ar pez ma en em bressit d'e ober.

Pa reprenas hor Salver Santes Martha, e lavaras dezi; Martha, Martha, en em inquieti, hac en em droubli a rit gant cals a draou. Ha c'hui na vell, ma na vise nemet fourcius hepquen ne vise quet en em droublet hac en em inquietet; hoguen abalamour ma quemere re a bres hac a her e teue d'en em droubli; hac e quenver an dra-se oa e reprene hor Salver. Ar glao bian pehini a gouez pæsiblamant var an douar a zeu d'e renta druz hac abondanr e loufou hac e grun, mæs ar glao bras, pehini a gouez a strounç hac en her, a so inutil ha domachus memes d'ar froueziou eus an douar. Jamæs un dra great en her hac en hast, ne vez great mat, Ret eo depeich a doug-cam. Nep a ya en her hac en hast, eme ar Fur, en em laca e danger da goueza o heurta e dreid: abred aoualc'h e reomp hon affer, pa er greomp ervat. Mui a drous hac a bres a vez gant

gant ar guenan bras pe ar bourdounennet, eguet na vez gant ar re vunut, ha coufgoude ar bourdounennet-se ne reont nemet ar c'hoar, hac ar guenan munut a ra ar mel: evelse ivez ar re pere a zeu d'en em inquieti gant ar pres hac an trous a vez ganto en o labour hac en o affer, ne reont jamæs na cals nac ervat, hac eleac'h ober mel nemet coar ne reont.

Ar c'helien n'hon incommodont quet dre an effort, mæs dre an niver anezo: evelse an afferou bras n'hon troublont quet quement, evel ma ra ar re vunut pa hor bez niver anezo. Recevir eta e peoc'h hac e repos an afferou hac an occupationou, pe ar fervich hac al labour a erruo gueneoc'h, ha liquir ho poan da ober an eil rra varlerc'h eguile gant urz ha gant ræfon: rac mar falvez deoc'h o ober oll en un taul-conr, hac hep urz ebet, e reot effortou, pere ho foulo hac a lacai ho fperet da languiffa ha peurvuia e choumot accablet gant ho pres hep avanç netra coufgoude. Hac en hoc'h oll afferou en em abandonit antieramant d'ar brovidanç a Zoue, pe diouz hini hepquen e repand an iffu mad en hoc'h oll deffeinou: labourit coufgoude pæfiblamant eus ho cofrez evit cooperi gant ar brovidanç, ha neufe credit, mar hoc'h eus lequeat mad ho fiziaç e Doue, an iffu pehini a erruo, vezo bepret ar profitapla evidoc'h, pe c'hui er c'hafo

droug pe c'hui er c'hafo mad hervez ho santimant hoc'h-unan.

Grit evel ar vugaligou, pere a zalc'h crog en o Zat gant un dourn hac a gutuil mouar gant eguile ahed ar c'harz : evelse ivez o testum hac o vania madou ar bed-mâ gant un dourn, dalc'hit crog ato gant eguile e dourn ho Tad celestiel, o trei ho speret hac ho calon ountâ avizliouigou, evit guelet hac en so agreabl dezân ar pez a rit. Ha liquit evez mad dreist peb-tra na zistrocac'h eus e zourn hac eus e brotection o sonjal destumi ha cutuil davantaich : rac mar deu d'ho lesell gueneoc'h hoc'h-unan, ne reot quet ur c'hamet hep coueza var ho fri. Me a fell din lavaret, Philotee, pa n'o pezo nemet afferou hac occupationou comun hac ordinal, evel ma ve ho servich hac ho labour, pere ne c'houlennont quet un application vras nac un attantion gre, ma sonchot neuse mui e Doue eguet er pez a riit : ha pa vezo a quer bras cousecanç hoc'h afferou hac hoc'h occupationou, ma c'houlennint hoc'h oll attantion hac hoc'h oll studi evit o oher ervat, e sonchot e Doue avizliouigou da viana evel a ra ar re a vez e beaich var ar mor, pere evit mont etresé an douar ma teziront mont, a sell mui ouz creac'h etresé an Eê, eguet ouz traon eleac'h ma vagueont; evelse Doue a labouro gueneoc'h, enoc'h, hac evidoc'h, ha ho labour a vezo heuliet gant cals a gonsolation.

## AN UNNECVET CHABISTR.

### *Evit an oboissanç.*

AR garantez hepquen eo hon laca er berfection; mæs an oboissanç, ar chastete hac ar baourentez eo an teir moyen vras evit e acquisita; dre an oboissanç e vez consacret hor c'halon da garantez ha da servich Doue, dre ar chastete hor c'horf, ha dre ar baourentez hor madou. An teir breine int eus ar Groas spirituel, hac a so cousgoude o zeir fontet var ar bederver pehini eo an humilite. Ne livirin netra eus an teir vertuz-må e quement a ma reer vœu anezo solennellamant, rac er galite-se ne apparchantont nemet ouz ar Religiuset; na memes e quement ha ma reer ur vœu simpl anezo: rac peguement bennâc ma ro ato ar vœu cals a c'hraç hac a verit d'an oll vertuziou : cousgoude evit én em renta parfæt, ne de quet necesser e taemp vœu eus ar vertuziou-se, nemet e teuimp d'o observi; rac peguement bennâc o veza great vœu anezo, ispicial solennellamant, ma lequeont un den er stad a berfection, cousgoude evit e lacat er berfection, eo aoalc'h e vent observet, dre ma zeus cals a zifaranç etre ar stad a berfection hac ar berfection memes : pa e guir penaus an oll Esquep hac an oll Religiuset a so er stad a berfection, ha cous-

goude ne demaint quet oll er berfection, e chis n'er gueleur nemet re. Lequeomp hor poan eta, Philotee, da bratica ervat an teir vertuz-må peb-unan hervez e vocation. Rac peguement bennâc n'hon lequeont quet er stad a berfection, e roont deomp cousgoude ar berfection memes; evelse e zoüp oll obliget da bratica an teir vertuz-må, peguement bennâc na deump quet oll obliget d'o fratica er memes fæçon.

Beza ez eus diou seurt oboissanç, unan necesser hac unan volontier. Dre an hini a so necesser e tleit oboissa humblamant d'ho Superioret Ecclesiastic, evel ma zeo ar Pap, an Escop, ar Person, pe Gure hac ar re-all pere a so deputet eus o ferz : e tleit oboissa d'ho Superioret politic, da lavaret eo d'ar Roue ha d'ar re pere a so etablisset eus e berz da c'houarn ho pro hac ho carter : e tleit ersin oboissa d'ho Superioret domestic, da lavaret eo d'ho tad, d'ho mam, d'ho mæstr ha d'ho mæstres. An oboissanç-må so galvet necesser abalamour na ell nicun en em exanti diouz an oboissanç, pehini a dle d'ar Superioret-se, o veza ma en deveus roet Doue dezo an authorite da c'hourc'hemen ha da c'houarn peb-unan diouz ar pez a so roet dezo e carg varnomp. Grit eta ar pez a c'hourc'hemennont deoc'h, an dra-se a so un necessite : mæs evit beza parfæt, heuliit c'hoaz o avisou ha memes o desirou e que-

ment ha ma permeto gueneoc'h ar charite hac ar brudanç : sentir outo pa c'hourc'hemennint deoc'h traou agreabl, evel ma ve dibri ho pouet, pe guemeret ho recreation ; rac peguement bennâc na seblante quet e ve ur vertuz bras obeissa en traou-se coufgoude e ve ur viç bras disobeissa enno. Obeissit ive dezo en traou indifferant, evel ma ve da zouguen an seurt dillat-mâ pe an seurt dillat-hont ; da vont en hent-mâ, pe en hent-hont, da gana pe da devel, hac e vezo an dra-se un obeissanç meurbet meulabl. Obeissit dezo e traou pere a ve dies, rust ha calet deoc'h da ober ; hac e vezo an dra-se un obeissanç parfet. Obeissit ersin gant douçder hep ræsoni, promtamant hep differi, laouenamant hep en em inquieti ; ha dreist peb-tra obeissit gant carantez abalamour d'an hini pehini abalamour deomp a so bet en em rentet obeissant bete ar maro eus ar Groas, ha pehini, evel a lavar Sant Bernard, a oue guel gantàn coll ar vuez eguet coll an obeissanç.

Evit disqui eas obeissa d'ho Superioret, consantit eas da volontez ho quenseurt o cedi gant o santimant er pez ne de quet droug hep contesti na dispùt outo : en em accommodit ive volontieramant diouz an desir eus ar re a so sujet deoc'h, e quement ha ma permeto ar ræson hep exerci autorite rigolius ebet outo, nemet dre gontraign.

Un abus eo cridi penaus, ma veac'h Religius pe Religiufes, ec'h oboiffac'h cas aoualc'h, mar douc'h difficilius ha penvers da oboiffa da nep'fo lequeat gant Doue a ziouzoc'h.

An oboiffanç volontier eo an hini pe da hini en em oblijomp dre hor choas honunan, ha pe da hini n'hon oblich den. Ne de quet c'hui och-unan e hoc'h eus choafet ho Prinç, boc'h Efcop, ho Paftor, ho tad, ho mam, na martefe memes ho pried; mæs ervat c'hui e hoc'h eus choafet ho Confesfour hac ho Tirecteur; pe c'hui a ra vœu a oboiffanç dezàn'ta goude ma hoc'h eus-èn choafet (evel a eûre Santes Therefa d'he hini) pe chui en em ro hep vœu ebet da oboiffa da ut re bennâc, an oboiffanç-fe a fo galvet ato volontier, abalamour ma repand diouz ho volontez hac ho choas hoc'h-unan. Ret e oboiffa d'an oll Superioret, da bepunan coufgoude er pez ma en deveus carg varnomp. Evel ma zeo er pez a apparchant ouz ar Poliç hac ouz an afferou public, eo ret oboiffa d'ar Brincet; er pez a apparchant ouz Poliç an Ilis eo ret oboiffa d'ar Brelader, e quenver an traou domeftic eo ret oboiffa d'an tad, d'ar vam, d'ar mæftr, d'ar veftres ha d'ar pried; e quènver an direction particulier eus an Ene eo ret oboiffa d'an Directeur ha d'ar C'honfeffour particulier. Liquit ho Tad fpirituel da ordren deoc'h an actionou a zevotion hac a vortification pere a

fell deoc'h da exerci abalamour ma vezzint guell a se, ha ma o devezo un doubl graç hac un doubl merit, o veza ma zinr a ur c'hoftez actionou mad enno o-unan, hac ur c'hoftez-all o veza ma o grir dre oboïssanç d'ho Tirecteur. Eürus eo ar re oboïssant; rac Doue ne hermero jamæs e teuent d'en em egari ha d'en em goll.

## AN DAOUZECVET CHABISTR.
### *Var an necessite eus ar Chastete.*

AR chastete eo ar fourdilis eus ar vertuziou, renta a ra an dud caît henvel ouz an Elez, netra ne de caer nemet dre ar burete, hac ar burete eus an dud eo ar chastete. Ar chastete a so galvet honestis, hac ar brofession anezi a so galvet enor; galvet eo ivez integrite, hac ar c'hontrol dezi a so galvet corruption: bref e gloar a so touraser particulier dre ma zeo ar verruz gaer, hac ar verruz venn eus ar c'horf hac eus an ene. Ne de jamæs permetet tenna plijadur impudic ebet eus hor c'horf, p'e fæçon bennâc ec'halle beza, nemet en ur briedelez ligitim, peveus a hini ar santelez a alle en ur fæçon bennâc recompansi ha rapari an domaich pehini a renevo recever er blijadur-se. Ha c'hoaz er briedelez e ranquer observi an honestis eus an intention. Ar galon chast a so evel ar vam berlesen pehini ne ell receo be-

rad dour a guemenr na zeue eus an Eê: rac ar galon chaft ne ell ive receo plijadur ebet nemet hini ar Briedelez, pehini a fo ordrener eus an Eê; emeas ac'hano ne de quet permetet fo-quen en em antreteni volontieramant en ur fonjefon a blijadur.

Evit ar guenta pafen eus ar vertuz-mâ, liquit evez, Philotee, na guemerrac'h nep feurt plijadur a guement a ve difennet evel ma zeo an oll plijadurezou pere a guemerer emeas eus ar briedelez, hac er briedelez memes pa o c'hemerer a enep an urz hac an ufaich eus ar briedelez. Evit an eil en em brivit muia ma vezo poffibl deoc'h eus ar plijadurezou inutil ha dreift-vufur peguemenr bennâc na vent quet diffennet. Evit an drede Fafen, na ftaguit quet hoc'h affection ouz ar plijadurezou pere a fo gourc'hemennet hac ordrenet. Rac peguement bennâc ma ve ret exerci ar plijadurezou necesffer, da lavaret eo ar re pere a apparchant ouz ar fin hac an inftitution eus ar briedelez fantel, coufgoude ne ranquer jamæs ftagua ar galon hac ar fperet outo.

Erfin peb-unan en deveus izom bras eus ar vertuz-mâ: ar re a fo maro o friedou diganto, a dle caout ur chaftete courachus pehini ne zifpriche quer hepquen an objedou prefant ha da zonet, mæs a refifte ivez ouz an imaginationou, pere a alle beza prefantet en o fperejou dre ar plijadurezou licit

o devoa bet recevet er briedelez, dre occasion pere int tenerroc'h ha sansiploc'h ouz an inclinationou disonest. Abalamour da se e c'hadmire Sant Augustin ar burete eus e vignon guer Alipius, pehini en devoa toutafæt ancounec'heat ha dispriget oll blijadurezou ar c'hic, pere en devoa bet coufgoude experimantet en e yaouanctis. Hac evit guir. endra vez ar frouez en o antier ec'hellont beza conservet darn var ar c'holo, darn-all er sabl pe en treaz ha darn-all e touez o deliou, mæs o veza darniet hac antamet ur veich, eo casi impossibl o miret nemet dre ar mel pe dre ar sucr e confitur. Evelse ivez ar chastete pehini ne de quet c'hoaz blecet na corrompet, a ell beza conservet e meur a fæçon; mæs andal ma vez ur veich darniet hac antamet, ne alleur e c'honservi nemet dre un devotion excellant, pehini, evel am eus lavaret alies, eo ar guir mel hac ar guir sucr eus ar sperejou.

Ar Guerc'hefet o deveus izom eus a ur chastete simpl ha dilicat meurbet, evit banissa eus o c'halon peb seurt songesonou curius, hac evit disprigeout absolumant peb seurt plijadurezou impur, pere ne veritont quet evit guir beza desiret gant an dud, pa zereont mui ouz an esen hac ouz ar moc'h eguet outo. Lequeant evez mad an eneou pur-se'ta na zeuent jamæs da zoucti na ve quet guell hep comparæson ebet ar chastete

eguet quement na ell quet da c'houzaon : rac, evel a lavar ar Perſonaich bras Sant Jerom, an adverſour a zeu da breſſi ha da zouguen gant violanç ar guerc'heſet d'an deſir da ober un eſſa eus a bligeadurez ar c'hic, o rei dezo da gridi, ez e braſſoc'h hac agreaploc'h eguet na deo en effet; ha quemenſe a ro un droublien vras dezo alies, dre ma ſonch dezo ez e douçoc'h hac agreaploc'h cals ar pligeadurezou-ſe pere ne enevont quet : rac evel ma ve er papilloun pe ur valavennic, pa vel ar flam, o nigeal en dro dezàn curiuſamant, evit eſſa hac evit anaout hac èn a ſo ar flam-ſe quen douç da c'houzout evel ma zeo caer da velet, hac o veza preſſet gant ar guriosite-ſe ne baouez o troïdellat quen a vez en em gollet hac en em roſtet er flam er c'henta eſſa : dememes an dud yaouanc en em les alies da veza ſeſiet ha touellet gant an iſtim ſot ha faus pehini a reont eus ar bligeadur a ſonch dezo a ſo er flammou a impurete, ma reuont goude cals a ſongeſonou curius, d'en em goll ha d'en em roſta erfin er flammou impur-ſe, o veza ſotoc'h er poent-ſe c'hoaz eguet ar papillonnet; rac ar re-mâ o deveus un occaſion bennâc da ſonjal e ve douç ha delicius an tan, pa zeo quet caet da velet; eleac'h an dud intourd-ſe, hac ii o c'houzout ervat eo eſtrainch ha zizoneſt ar pez a glaſcont, ne leſont quet evit quemenſe na reont

iſtim eus ar blijadurez foll ha brutal-ſe.

Mæs evit fæt ar re pere a ſo demezet, un dra eo hac a ſo gwir, ha ne ſonchet quet e ve, penaus eo neceſſer bras dezo ivez ar chaſtete; rac entrezo ii ar chaſtete ne gonſiſt quet och en em abſteni abſolumãt diouz pligeadurezou ar c'hic, mæs och en em voderi enno. Hac evel ma zeo difficilloc'h d'am avis ar gourc'hemen-mã; en em liquit e coler, ha na bec'hit quet, eguet na deo ar gourc'hemen all-mã, n'en em liquit quet e coler; ha ma zeo eaſſoc'h evita toutafæt ar goler eguet na deo e regli: dememes eo eaſſoc'h en em abſteni toutafæt diouz plijadurezou ar c'hic eguet na deo en em voderi enno. Guir e penaus al liberte ſantel eus ar briedelez e deveus un nerz particuliet evit mouga an tan eus ar goncupiſçanç, mæs an infirmite eus ar re pere o deveus al liberte-ſe a ra dezo tremen eus eus al liberte d'al libertinaich, hac eus ar hermiſſion d'an diſſolution, hac eus an uſaich d'an abus. Hac ec'his ma veleur cals a dud pinvidic o laerez non pas dre izom, mæs dre avariçdet; evelſe ivez e veleur cals a dud demezet och en em diregli hac o tremen dreiſt an urz en o friedelez dre an intemperanç hac al lubricite hepquen an deſper d'an objet ha d'an uſaich legitim pe vat hini e tleſſent hac e c'hallent en em arreti; o veza hènvel o c'honcupiſçanç hac o inclination fall ouz un tan vo-

laich pehini a red en ur zevi ha tuma ha tuont hep en em arreti e nep leac'h. Dangerus eo ato quemeret remejou violant; rac mar quemerer mui eguer a ranquer, pe ma na vent quer preparet mad e noafont cals da nep o c'hemer. Ar briedeleza fo bet benniguet hac ordrenet a ur perz evit remet ouz ar goncupiſſanç hac ez eo evir guir ur remed excellant, mæs ur remed violant eo coufgoude, ha parconfecant ur remed dangerus nemet gant moderation en em fervichet anezan.

Ajouti a ràn penaus e vez feparet alies an eil pried diouz eguile gant naouzper feurt afferou pe gant clevejou hir, ha racfe o deveus izom an dud demezet eus a ziou feurt chaftete, unan evit en em abfteni toutafæt pa zeo feparet dre an occafionou-fe, hac un all evit en em voderi pa vezont aſſambles en o zrein ordinal. Certenamanr Santes Catel a Sienne a velas etouez ar re zaonet cals a eneou rourmantet bras meurber, o veza bet violet ar fantelez eus ar briedelez, ar pez a yoa c'hoarvezet, emezi, non pas abalamour d'ar c'hrevufdet eus ar pec'het, rac ar muntrou hac ar blafphemou a fo grevuſſoc'h, mæs abalamour ar re pere a goumet ar pec'hejou-fe a enep un ufaich eus ar briedelez, ne reont fcrupul ebet anezo, hac evelfe e continuont enno pell amfer. Guelet a rit eta penaus ar chaftete a fo neceſſer da

hep feurt tud. Heuliit, eme an Aboftol, ha confervit ar peoc'h gant an oll, hac ar fantelez anes pehini den ne velo Doue: dre ar fantelez ec'hentent ar chaftete, evel ma o deveus remerquet Sant Jerom ha Sant Chrifoftom. Non Philotee, nicun ne velo Doue hep ar chaftete; nicun ne rai e zemeuranç ene Bales fantel a guement na vezo quet neat a galon; hac evel a lavar hor Salver e-unan, ar chafs hac ar re impudic a choumo diaveas, hac eütus eo ar re a fo pur a galon rac ma o devezo ar vifion a Zoue.

## AN TRIZECVET CHABISTR.

### *Avis evit confervi ar Chaftete.*

BEzit pront meurbet d'en em ziftrei diouz quement a zoug hac a denn d'al lubricite; rac an droug-fe a zeu d'en em rifcla ha da gonqueri e calon un den hep e fonjal, hac eus a ur gommançamant vian e c'havanç da accidantou bras: caffoc'h vez ato tec'het diountâ eguet na vez remedia ountâ Corfou an dud a fo hènvel ouz guerr, pere ne ellont quet beza douguet affambles touich ha touich hep danger d'en em derri, hac ouz ar frouez pere, hac ii en o antier ha dareyet mar, a vez domaget ha gouazzeat an eil-re diouz e-hentez anezo pa en em douchonr. An dour memes, peguet freſq hennâc e c'halle beza en ur pot pe en un dra-all, an-dal ma vez

touchet gant ur mil-beo bennâc, ne ell quet conservi pell e frescadurez. Na bermetit jamæs eta, Philotee, e touche nicun ouzoc'h en ur fæçon incivil ha dre guriosite, na var zigatez c'hoari, na var zigarez faveri gueneoc'h; rac peguement bennâc ma c'halle ar chastete beza conserver etouez an actionou-se pere a so volachoc'h eguet na dint malicius, coufgoude ar frescadurez hac ar fleur eus ar chastete a vez ato gouênvet ha gouazzeat diouto: mæs pa en em lefer da veza touchet en ur fæçon disonest, e vez ruinet antieramant ar chastete.

At chastete a zepand diouz at galon evel diouz e fourcen, mæs beza e tepand ive diouz ar c'horf evel diouz e vatier; ha rac-fe e c'hell beza collet dre an oll fantimanchou extetieut eus ar c'horf, ha dre ar fongefon hac an desirou eus ar galon. Impudicite eo fellet, clevet, parlant, c'huezzaat ha touich ttaou disonest, pa zeu ar galon d'en em amufi enno, ha da gaout pligeadur ganto. S. Paul a lavar bref, na ve quet fo-quen hanvet an impurete en ho touez. Ar guenan, ouzpen na fell quet dezo touich ouz ar gaignou, a deac'h diouto, hac e caffaont estrainch quemêt feurt flear a fotti anezo. Diouz daouarn ar Pried facr eus a Gantic ar C'hanticou e tivet at Myr pehini a fo ul liqueur hac a gonferv an traou diouz ar gorruption: he mufellou a fo bandênet gant ur ruban ruz-glaou, ar pez a finifi

an honestis eus ar c'homsou: he daoulagat a so hènvel ouz re ar goulm, abalamour ma zint neat: ouz he dinuscouarn ez eus cleier aour, ar pez a represant ar burete: he fri a so evel ar guez eus al Liban, pehini a so ur c'hoat ne ell quet breina. An ene devot a dle beza evelse chast, neat hac honest a zaouarn, a vusellou, a ziouscouarn, a zaoulagat hac a gorf antieramant.

Var ar propos-mâ e represantân deoc'h ar guer en deveus raportet an Tad ancien Ian Cassian, evel ur guer sortiet a c'henou ar Personaich bras Sant Basil pehini, o coms anezâ e-unan, a lavaras ur veich: ne oun doare ebet ouz ar merc'het ha cousgoude ne doun quet guerc'h. Ar goms-mâ a ro deomp da entent certenamant penaus e c'haller coll ar chastete e quement seurt fæçon ma en em renter coupabl eus a impudicite hac a impurete; hac ar pec'hejou impur-se, diouz ma zint bras pe vian, a zeu darn anezo da semplaat ar chastete, darn-all d'e bleci, ha darn-all de lacat da vervel toutafæt. Beza ez eus certen privoteou pe gestou indiscret, ha certen passionou soll ha sansuel pere, evit coms propramant, ne roont quet coll ar chastete, hac a zeu cousgoude de semplaat, d'e renta languissant ha da devalaat ar guender caer anezi. Beza ez eus gestou, liberteou ha passionou-all, non pas hepmuiquen indiscret mæs vicius, non pas hepmuiquen

foll, mæs disoneſt, non pas hepmuiquen ſanſuel mæs charnel; ha gant ar re-mâ e vez da nebeuta oll preſſet ha bleczet bras ar chaſtete. Me lavar da nebeuta oll, rac dont a ra da vervel ha da beriſſa toutafæt pa zeu ar ſotoniou hac ar paſſionou diſoneſt-ſe da rei d'ar c'hic an effet diveza eus ar bligeadurez impur : neuſe ſo-quen e teu ar chaſtete da beriſſa en ur fæçon indinoc'h, mechantoc'h ha maleürufſoc'h eguet pa en em goll dre ar fornication, ha memes dre an aoultriez hac an inceſt; rac ar ſpeçou diveza-mâ eus a vileni ne dint nemet pec'hejou, mæs ar re-all, evel a lavar Tertulien, a ſo monſtrou eus a vechancete hac a bec'het. Hoguen Caſſian ne gred quet, na me quennebeut, en diviſe Sant Baſil egard ouz an hevelep direglamant pa lavare ne doa quet guerc'h; rac ne a ſonch din penaus ne lavare an dra-ſe nemet abalamour d'ar ſongeſonou impur ha lubric pere, peguement bennâc n'o diviſe quet ſouillet e gorf, o devoa couſgoude ſouillet e galon; hac an eneou generus a ſo jalous meurbet eus ar chaſtete ar galon.

Na hentit na cals na nebeut an dud impudic, iſpicial mar dint c'hoaz impudant, evel ma zint caſi ato. Rac evel ma teu ar bouc'het da ober d'ar guez-amandes douç dont da veza c'huero o touich outo gant o zeaud, evelſe ivez an eneou flerius hac ar galonou

galonou lous-se ne gomsont nemeur ouz den nac a voasêt nac a verc'het, na noasont dezâ en ur fæçon bennâc a enep ar burete. Beza o deveus ar vinim en o daoulagat hac en o halan, evel ur certen farpant hanvet ar Basilic. Er c'hontrol hentit an dud chast ha vertuzus, considerit ha lennit alies an traou santel; rac comsou Doue a so chast hac a rent chast ivez ar re en em blich enno. Ar pez a ra da Zavid o c'homparachi ouz an Topaze, pehini a so ur mean precius hac en deveus ar vertuz da vouga an ardeur eus ar goncupiscanç. En em zalc'hit tost ato da Jesus-Christ crucifiet, ha spirituelamant dre ar veditation ha realamant dre ar Gommunion sacr. Rac evel ma teu quement a gousq var ur certen lusouen hanvet Agnus castus da veza pur ha chast; dememes o reposi ho calon var hor Salver, pehini eo ar guir Oan chast hep taich, e vellot ervat penaus abarz nemeur e teui hoc'h ene hac ho calon d'en em gaout purifiet diouz peb souillur ha diouz peb lubricite.

## AR PEVARZECVET CHABISTR.

*Var ar baourentez spirituel observet etouez ar binvidiguez.*

EUrus ar re a so paour hervez ar speret, eme hor Salver; rac evito eo Rouantelez an Eê. Malcurus eta eo ar re a so pin-

vidic hervez ar ſperet, rac paourentez an Ifern a ſo evito. Hennez a ſo pinvidic hervez ar ſperet, pehini en deveus pinvidiguez en e ſperet, pe' da viana en deveus lequeat e ſperet er binvidiguez. Hennez ervat a ſo paour hervez ar ſperet, pehini n'en deveus pinvidiguez ebet en e ſperer, na ne laca e ſperet e pinvidiguez ebet. Cerren laboucer galvet Alcyonet a ra o neiziou evel un aval, ha ne leſont enno nemet un digoric bian diouz an cac'h; o lacaat a reont var bord ar mor, hac o greont quer ferm, quer ſtard ha quer clos, na ell jamés an dour antren enno, evito da vont gant ar mor: hac evelſe oc'h en em zerc'hel ato var c'horre an dour, e choumont e creis ar mor, var ar mor, ha treac'h d'ar mor. Ho calon, va Philotee, a dle beza evelſe digor hepquen d'an Eê ha ſerret-clos nuz ar binvidiguez hac ouz an traou temporel. Mar hoc'h eus anezo, dalc'hit ho calon exant ha diangaich diouz an affection-hac an attaich outo: grit ma en em zalc'ho bepret ho calon var o gorre, evel neiz an Alcion var c'horre ar mor, ha ma vezo hep pinvidiguez ha mæſtr d'ar binvidiguez e creiz ar binvidiguez memes. Non, na liquit quet ar ſperet celeſtiel-ſe deoc'h ebarz er madou terrien; grit ma vezo bepret a-zi-uto, ha non pas enno.

Diſſaranç a ſo etre caout poeſon ha beza ampoeſonet. An Apotiquerien'o deveus caſi

oll poeson evit en em servichout anezàn e naouspet occasion ; mæs evito da gaout poeson, ne dint quet ampoesonet, abalamour n'o deveus quet ar poeson en o c'horf, mæs en o bouriel : evelse ivez e c'hillit caout madou hep beza' ampoesonet ganto, oc'h o c'haout en ho ty pe en ho pours, ha non pas en ho calon. Beza pinvidic dre effet ha paour dre affection eo an eürusdet vras eus ar Christen ; rac dre ar voyen-se en deveus ar gommodite eus ar binvidiguez evit ar bedmâ, hac ar merit eus ar haourentez evit ar bed-all. Allas, Philotee, jamæs nicun ne avoueo beza avaricius : peb-unan a zisaoue ar vileni-se eus ar galon. Darn en em excus var an niver eus o bugale peveus a re e rencont pourvaï ; darn-all var ar furnez hac ar brudanç pehini a c'houlen e testument moyen varben ma o devezo izom. Jamæs ne guefont o deffe re, ato e quefont ur ræson bennàc da gaout davantaich ; ha memes ar re avaricius, pell diouz avouei e vent avaricius, ne sonjont quet so-quen en o c'houstianc e vent. Non, rac an avariçdet a so un derzien estrainch, pehini sul violantoc'h ha sul ardantoc'h ma zeo, sul infansiploc'h ha sul grizzoc'h e teu da veza. Moyses a velas an tan sacr pehini a zeve un vogen hep e c'honsumi morsetout ; mæs er c'hontrol an tan profan eus an avariçdet a zeu da gonsumi ha da zevori an avaricius hep e zevi morse-

tour: da viana, e creis an ardeur hac an domder vrassa eus e avariçder, e reu d'en em evanti eus an douça frescadurez a so er bed, hac e quef penaus an alter-se, pehini ne ell quet da rassasia, ne deo nemet ur se-c'her natural hac agreabl meurbet.

Mar desirit pell gant ardeur ha gant in-quietud ar madou pere n'hoc'h eus quer, caer hoc'h eus lavaret penaus ne de quer in-justamant eo e fell deoc'h o c'haout, que-mense ne ampeich quet na douc'h ur guir avaricius. An hini a zesir pell gant hast ha gant inquietud caout da esa, peguement bennac na fell dezàn esa nemet dour, e tis-quez cousgoude caout an derzien. Ne oun quet, Philotee, hac en so un desir just de-sirout caout justamant ha gant lealder ar pez a so justamant ha ganr lealder ive da un all; rac seblantout a ra e false deomp dre an desir-se en em accommodi hon-unan oc'h incom-modi hon Nessa. Nep a so e possession eus a ur mad ganr justiç ha ganr lealder, ha n'en deveus-èn quer mui a ræson d'e viret ive gant justiç ha ganr lealder, eguet n'hon eus-ny da fallout e gaour dre ur voyen just ha leal memes? Ha perac eta e c'hastennomp-ny hon desir var e gommodire evir e briva eus anezi? Da vuia oll, mar de just an desir-se, evir charitabl ne de quet sur; rac ne garremp quet e tesirre nicun caour dre leal-det memes ar pez a fell deomp da viret ive

dre lealdet. Hennez oue pec'het Achab pehini a c'hoanteas caout guinien Naboth dre lealdet evit e faea, mæs Naboth a c'hoantea mirret e vinien gant mui a ræson hac a lealdet; coufgoude Achab e c'hoanteas pell gant ardeur ha gant inquietud, ha rac-se e c'hoffanças Doue Gortoit c'hoantât mad ho nessa, Philotee, quen a gommanço c'hoantât en em zifober anezàn; rac neuse e c'hoant a rento hoc'h hini non pas hepquen just mæs ive charitabl. Ya, me a fell din etvat ho pe foutci da grisqui ho tanvez hac ho moyen, nemet er greot non pas hepmuiquen en ur fæçon just ha leal, mæs c'hoaz en ur fæçon douç ha charitabl.

Mar hoc'h eus un attaich bras ouz ar madou pere hoc'h eus acquisitet, mar duuc'h amboufoignet bras ganto, o lacat ho calon hac ho sperer enno, hac o caour un inquietud hac un amprehanfion breſſet na zeuac'h d'o c'holl, credit din-me beza hoc'h eus c'hoaz un dra bennâc eus a derzien an avariçdet: rac ar re o deveus an derzien a ef an dour a vez roet dezo gant ur certen pres ha gant ur certen evez ha satisfaction pehini ne gustum quet ar re yac'h da gaout. Ne d'e quet poſſibl en em blijout cals en un dra hep lacat cals a affection ennàn Mar guerru gueneoc'h coll madou, ha c'hui da sant out ho calon desolet hac affliget bras gant quemense, credit, Philotee, penaus hoc'h

eus un attaich bras outo : rac netra ne zisquez quement an attaich ouz ar pez a so collet, evel an affliction hac ar c'heuz d'ar c'holl-se. Na zefirit quet eta dre un desir hantier ha fourmal ar mad pehini n'hoc'h eus quet, na liquit quet larg ho calon er mad pehini hoc'h eus : n'en em zefolit quet eus ar c'hollou pere a erruo gueneoc'h, hac ho pezo ur sujet bennâc da gridi penaus peguement bennâc ma veac'h pinvidic dre effet, n'en douc'h quet dre affection ha dre attaich, maes quentse ez ouc'h paour hervez ar speret, ha racse ez ouc'h eürus, pa lavar hor Salver ec'h apparchant Rouantelez an Eê ouzoc'h.

## AR PEMZECVET CHABISTR.

*Penaus e ranquer pratica ar baourentez reell o chom coufgoude er binvidiguez reel.*

AR Peinteur Parrasius a beintas ar bopl Athenien dre un invention speredus meurbet, oc'h e represanti eus a un natural bigarre ha variant, colerus, injust, inconstant, courtesius, truezus ha deboner, resolu, glorius, humbl, courachus ha cousgoude prest da quemeret an teac'h, ha quemense oll assambles : huguen me, va Philotee, a garre lacat en ho calon ar binvidiguez hac ar baourentez ive assambles, ur fourci bras hac un dispriganç bras assambles evit an traou temporal. Ho pezet mui

a fourci da renta ho madou profitabl hac avantachus eguet n'o deveus tud ar bed. Livirit amâ din, Jardinerien ar Brincet vras ha ne d'int ii quet curiuffoc'h ha diligeantoc'h da antreteni ha da orni ar jardinou pere o deveus e carg, eguet pa ve dezo ounan vent ? mæs perac-se, nemet abalamour ma confideront ar jardinou-se evel jardinou Princet ha Rouanez, pe da re e tefiront en eni tenta agreabi dre ar fervich niad-fe ? Va Philotee, ar madou a so en hor poffeffion ne de quet deomp int, Doue en deveus ii roet deomp evit o antreteni, hac a fell dezàn o rentemp avantachus ha profitabl, ha rac-fe e reomp dezàn ar fervich agreabl o caout fourci anezo. Hoguen ret eo eta e ve ur fourci difarant diouz an hini o deveus tud ar bed eus o madou; rac ne fourciont na ne labouront nemet abalamour dezo ounan, ha ny a dle fourcial ha labourat abalamour da Zoue. Hac evel ma zeo ar garantez evidomp hon-unan ur garantez violant, leun a droublien hac a haft, evelfe ivez ar fourci hon eus evidomp hon-unan, a fo leun a droublien, a chagrin hac a inquiternd ; hac er c'hontrol evel ma zeo ar garantez evit Doue ur garantez douç, pæfibl ha gratius, ar fourci pehini a forti anezàn ivez, a fo douç, pæfibl ha gratius peguement bennac ma ve evit traou ar bed-mâ ve. Hor bezet eta ar fourci agreabl-mâ da gonfervi ha me-

mes da grifqui hor madou temporal, pa en em brefanto un occafion legitim bennâc a guemenfe, hac e quemēt ha ma permet gueneomp hor ftad hac hor c'hondition ; rac Doue a fell dezân e raemp evellen, evit e garantez.

Mæs liquit evez na veac'h trompler gant ho c'hamour propr pe ho carantez hoc'hunan ; rac alies en em rent quen hênvel ouz carantez Doue ma lavarret e ve hi ve, hac evit ampeich n'ho tromplo, ha na zeue ar fourci-fe eus ar madou temporel da geinch en avariçdet, ouzpen ar pez am eus lavaret er Chabiftr diaraoc, e rencomp exerci lies a veich ar baourentez real en effet e mefq an oll moyen ba pinvidiguez en deveus roet Doue deomp. Quitait eta bepret un dra bennâc eus ho moyen, o rei an alufen a galon vad : rac pa roit un dra bennâc d'ar paour, e teut d'en em baouriffar a guemenfe, ha fulvui a root, fulvui en em baouriffaot. Guir e penaus en rento Doue deoc'h non pas hepquen er bed-all, mæs er bed-mâ : rac ne deus netra a guement a rae profperi quemēt ar madou temporal, evel an alufen ; mæs o c'hortos ma en rento Doue deoc'h, e viot ato paouriffeat a guemenfe. O peguer fantel ha peguer pinvidig eo an appaouriffamantfe a reomp deomp hon-unan dre an alufen!

Quirit ar beorien hac ar baourentez ; rac dre ar garantez-fe e teuot da veza ur guir

baour ; pa zeo guir penaus, evel a lavar ar Scritur, e teuomp da veza hènvel ouz an traou pere a gueromp. Ar garantez a rent hènvel ar re pere en em gar. Piou a so infirm, na doun-me infirm ive gantan, eme Sant Paul? lavaret a alse, piou a so paour, na doun-me paour ive gantan? abalamour ma rea dezàn ar garantez beza hènvel ouz ar re a gare : mar quirit ar beorien eta, e viot gant guirionez participant eus o faourentez, ha paour eveldo. Hoguen mar quirit ar beorien en em guifit alies en o zouez, quemerit pligeadur o vont d'o guelet ha d'o bisita en o zy, en em antretenit ganto volontieramant, bezet joa gueneoc'h ii da dostaat ouzoc'h en Ilisou, er ruou, en hinchou hac eleac'h-all. Bezit paour a deod ganto o coms ganto evel unan eus o c'henseurt; mæs bezit pinvidig a zaouarn, o tisparria dezo eus ho moyen evel pinvidicoc'h egueto.

Ha c'hui a euteur ober c'hoaz davantaich, va Philotee? n'en em gontantit quet da veza paour evel ar beorien, mæs bezit paourroc'h eguet ar beorien memes; ha penaus quemense? ar servicher a so disterroc'h eguet e Vestr; en em rentit eta servicher, pe servicheres d'ar beorien; iit d'o servicha en o gueleou, pa vezont clàn, me lavar gant ho taouarn propr; bezit queguiner pe gueguineres dezo divar ho tispign hoc'h-unan; goalc'hit ha fresquit o dillat dezo. O va Philotee, ar ser-

vich-se a so triomphantoc'h ha gloriussoc'h eguet ur Rouantelez. Ne allân quet aoualc'h admira an ardeur pe gant hini e praticas St. Lois an avis-mâ, ên pehini a ioa unan eus ar Rouanez vras a so bet dindan an heaul, hoguen me lavar ur Roue bras e peb façon: lies a veich e serviche ouz taul at beorien pere a vague, ha casi bemdez e lequea rri ouz e daul e-unan, hac e tebre alies o demorant gant ur garantez pehini n'e devoa quet e far. Pa visitea hospitaliou an dud clân, ar pez a rea lies a veich, en em lequea ordinal da servicha ar re pere o deveze an horripla clênvejou, evel ma zeo al lornez, ar chancr pe ar malerouich hac an seurt clênvejou-se; ha quement servich a tente dezo, er great benn en noaz ha stouet var e zaoulin, o tespeti Salver ar bed en o personaich, hac oc'h o cheriffa gant ur garantez quen tener, evel a ouife ur vam douç da ober d'he c'hrouadur. Santes Elisabeth merc'h d'ar Roue a Hongrii en em gafe ordinal etouez ar beorien, hac evit he recreation en em habille aviziou evel ur baoutez enesq an Itronesèt pere a veze gant-hi, en ur lavaret dezo, ma ven-me ur baoures, me en em visque evellen. O va Doue, Philotee gueaz, è a yoa paour ar Prinç hac ar Brinces-mâ en o sinvidiguez, ii a yoa ive pinvidig en o faourentez! Eürus eo ar re a so paour er façon-mâ; rac outo ec'h apparchant Rouan-

telez an Eê. Me am eus bet naon, ha c'hui hoc'h eus roet din da zibri : me am eus bet riou ha c'hui hoc'h eus va guisquet : deut eta da bossedi ar Rouantelez, pehini a so preparet evidoc'h abaoüe commançamant ar bed, eme vezo ar Roue eus ar beorien hac eus ar Rouanez en e varnidiguez vras.

Ne deus nicun na erru gantan un occasion bennâc da gaout dessot ha manq eus a un dra; aviziou ec'h erru en hon ty un den pehini a garremp hac a dlessemp da dreti ervat, ha n'hon eus quet neuse ar gonmodite d'e ober; hon dillat a façon so chomet un tu, hac hor be izom anezo un tu-all, eleac'h ma ve requis en em apparissa propr. C'hoarvout a ra e vez fall ar guin e vez goazzeat ar c'hic, ne vez quet mad ar bara pe an aman, pe ar souhen. En em gaout a reer dre rancontr un tu bennâc, eleac'h ma vanc peb commodite, ne deus na guele mad, na cambr, na taul, na servich. Ersin eas aoualc'h eo caout alies izom eus a un dra bennâc, daoust peguer pinvidic e challet beza, ha quemense eo beza paour en effet eus ar pez a vanq deomp : bezit contant eta, Philotee, eus ar rancontrou-se, acceptit-ii a galon vad, souffrit-ii gant joa. Pa erruo gueneoc'h inconvenianchou, pere a zui d ho paourissaat cals pe neheut, evel ma ra ar goual amser, an tan, ar reverdi, ur bloazvez toc'her, ul laeronci, ur proces, pe un

inconveniant all bennâc evelſe ; neuſe eo ar guir occaſion da bratica ar baourentez, o receo gant douçder ar c'hollou-ſe, hac oc'h en em tefina gant patiantet ha gant fermete d'an appaouriſſamant-ſe.

Eſaü en em breſantas d'e dad gant e zaouarn goloet a vleo, ha Jacob a eureu toudememes, hoguen ec'his na doa quet ar bleo, pere a yoa var daouarn Jacob ſtaguet ouz e groc'hen, mæs ouz e vanegou hepquen, e c'hallet lamet ar bleo-ſe hep e c'hloaſa nac e guignat: mæs er c'hontrol evel ma zoa ar bleo, a yoa var daouarn Eſaü, ſtag ouz e groc'hen, pehini a ioa blevoc naturelamant, ma falviſet tenna ar bleo-ſe digantàn, e viſe gloaſet cals, en diviſe criet, hac e viſe en em efforcet da zifen e vleo. Evelſe ive pa vez ſtag hor moyen ouz hot c'halon, mar deu ar goal amſer, pe al laer, pe ar chicaneur, pe ar bleiz, pe ar c'hlenvet pe un dra all da ziframma lot eus ar voyen-ſe digueneomp, pebez clemou ha murmurou, pebez inquietud hac impatiantet a vez gueneomp-ni? mæs pa na vez ſtag hor madou nemet ouz ar fourci pehini a fell da Zoue hor be anêzo, ha non pas ouz hot c'halon, mar o diframmer digueneomp, n'en em chagrinimp quet couſgoude na ne gollimp quet ar repoſvan eus hor ſperet. Hounnez eo an diſtanç a ſo etre an anevalet hac an dud e quenver o ſae; rac ſae an anevalet a ſo ſtag

ouz o c'hic, ha ſac an dud ne dema nemet a ziouz o c'hic en hevelep-fæçon ma c'hellont he lamet hac he lacaat pa gueront.

## ARCHUEZECVET CHABISTR.

*Evit pratica ar binvidiguez a ſperet e creiz ar baourentez reel.*

HOguen mar douc'h paour en effet, va Philotee gueaz, en hanv-Doue, bezitèn c'hoaz hervez ar ſperet. Grit eus a neceſſite vertuz, hac impligit ar mean precius-ſe eus ar baourentez hervez ma tal. Ar guenet hac ar ſclerder anezi ne de quet diſolo er bedmâ da velet, mæs couſgoude ez e caer ha pinvidic meurbet. Quemerit patiantet en ho paourentez, e maouc'h e compagnunez vad. Hor Salver, ar Verc'hes, an Ebeſtel hac un nombr bras a Sent hac a Santeſet a ſo bet paour; ha peguement bennâc ma c'halſent beza pinvidic, n'o deveus quet priget beza. Peguement a vondianet vras a ſo pere o deveus bet cals a boan hac a gontroliez o vont da glaſq gant ur ſourci particulier ar baourentez ſantel ebarz er C'houenchou hac en Hoſpitaliou? Cals a boan o deveus quemeret evit e c'haout, teſtou Sant Alexis, Santes Paula, Sant Paulin, Santes Angela ha cals a re-all; ha ſellit penaus, Philotee, ar baourentez ſantel-ſe o veza graciuſſoc'h en hoc'h andret e teu d'en em breſanti deoc'h e-unan,

Rancontret hoc'h eus-hi hep e c'hlasq hac hep poan ; briataït-hi eta evel ar vignones guer da Jesus-Christ pehini a so bet ganet, en deveus bet bevet hac a so bet maro gant ar baourentez pehini e bet e vagueres epad e vuez.

Ho paourentez, Philotee, e deveus diou briviléich vras, dre voyen pere e c'hell ober deoc'h meritout cals. Ar guenta eo na de quet erruet gueneoc'h dre ho choas hoc'h-unan, mæs dre ar volontez hepquen a Zoue pehini en deveus ho creat paour, hep e deffe contrihuer ho volontez hoc'h-unan en drase ; hac ar pez a recevomp puramant dre ar volontez a Zoue a so agreaploc'h dezàn bepret, nemet en recessimo a galon vad hac abalamour d'e volontez santel : eleac'h ma zeus nebeutoc'h eus hor perz-ny, ez eus muioc'h a herz Doue. Oc'h accepti puramant ha simplamant ar volontez a Zoue, e rentomp meurbet pur hac agreabl dirazàn hor souffranç. An eil briviléich eus ar baourentez-se eo ma ze ur baourentez pehini a so paour gant guirionez. Ur baourentez meulet, cheriffet, istimet, sicouret hac assistet, evel ma zeo hini ar re pere a renonç d'ar bed, a so en ur fæçon bennàc pinvidic, da viana ne de quet routafæt paour. Mæs ur baourentez dispriget, rebutet, rebechet hac abandonet, honnez a so paour gant guirionez ; hac an seurt paourentez-se pourvuia eo hini

ar re pere a chom er hed; rac evel na dint quet paour dre o choas o-unan, mæs dre necessite, ne reer quet a istim bras anezo: o faourentez a so paourroch eguet hini ar Religiuset, peguement bennac ma vez paourentez ar re-mâ ur baourentez excellant ha meulabl bras meurbet, ahalamour d'ar vœu ha d'an intantion p'evit hini ez e bet choaset ganto.

N'en em glemit quet eta, va Philotee gueaz, eus ho paourentez; rac n'en em glemomp nemet eus ar pez a zisplich deomp: ha mar displich deoc'h ho paourentez, ne douc'h mui paour hervez ar speret, er c'hontrol pinvidic ouc'h a galon. Na zeur quet d'en em affligea ma na douc'h quet sicouret diouz hoc'h izom, rac eno eo e consist an excellanç eus ar baourentez. Fallout beza paour hep receo an incômodite eus ar baourentez, a so ur re vras ambition; rac fallout caout an enor eus ar baourentez hac ar gommodite eus ar binvidiguez eo an dra-se. N'ho pêt quet a vez o veza paour nac o c'houlen an alusen dre charite: recevit-hi gant humilite pa vezo roet deoc'h; ha pa viot refuset anezi, acceptit ar revus-se gant douçder. Ho pezet memor alies eus ar veaich a eureu ar Verches en Egipt, o touguen he Mabic quer ganti d'y, evit tec'het e raoc Herodes; ha peguemêt a zisprijanç, a baourentez hac a zeffaut a rancas da c'houzaon.

Mat bevit evelse, e viot pinvidic bras en ho paourentez.

## AR SEITECVET CHABISTR.

*Var ar mignounaich pe ar garantez, ha da guenta var an hini a so droug ha libertin.*

AR Garantez a zalc'h ar renq guenta etre ar passionou hac an inclinationou eus an ene : ar Roue eo eus a oll mouvamanchou ar galon ; ar rest oll a laca da drei ountàn, hac hon rent hènvel ouz ar pez a gar. Liquit evez mad eta, va Philotee, n'ho pe ur garantez fall, rac neuse-fouden e veac'h fall hoc'h-unan. An amitie, pe mar de guell guenoc'h, ar vignonaich eo an dangerussa carantez a so tout, abalamour at garanteziouall a ell beza hep communication hac hep familiarite ebet ; mæs ar vignounaich o veza fountet antieramant var ar gommunication hac ar familiarite, ne aller casi jamæs e c'hout gant un den anez beza participant en e galiteou hac en e inclinationou.

Peb seurt carantez ne de quet mignounaich, rac catet a aller hep beza caret, ha neuse ez eus carantez, hoguen non pas mignounaich, dre ma zeo ar mignounaich ur garantez mutuel a bep costez, ha ma na de mutuel a bep costez, ne de quet mignounaich eo : ha ne de quet aoualc'h e ve mutuel a bep costez, mæs ret e ouzpen e teue

ar

ar re pere en em gar a bep coſtez, da anaout ervat en em gueront; rac ma n'en enevont, ur garantez vezo o devezo ha non pas ur vignounaich. Ret e ve c'hoaz entrezo ur gommunication hac ur familiarite bennâc, pe var hini e ve fontet ar vignounaich; diouz an ſeurt communication a vezo, e vezo ivez ar vignounaich; ha diouz ma zeo ar mad a gommunico an eil gant eguile vezo ivez ar gommunication : mar de ur mad faus ha vean, ar vignounaich a ſo faus ha vean : mar deo ur guir mad, ar vignounaich a ſo ive guirion, ha ſul excellantoc'h vezo ar mad, ſul excellantoc'h vezo ar vignounaich : rac evel ma zeo excellantoc'h ar mel, pa vez deſtumet eus a veleun ar fleuraichou ar re zilicata, evelſe ar garantez pa vez fontet var ur gommunication an dilicata hac an excellanta, eo ivez an excellanta : hac evel ma zeus mel en Heraclee de Ponte, pehini a ſo binimus hac a ra da nep a zebr anezân coll e jugeamant, ahalamour ma ze deſtumet divar louſaouen an aconit, peveus a hini ez eus abondanç er vro-ſe : evelſe ar vignounaich fontet var ar gommunication eus a ur mad faus ha vicius, a ſo toutafæt ive faus hac ur goal vignounaich.

Ar gommunication eus a blijadurezou ar c'hic a ſo un inclinarion mutuel eus an eil coſtez hac eguile hac un attaich brutal, pe-

hini ne ell quet douguen an hano a vignounaich hac a garantez, quen nebeur ha ma c'hell an inclination o deveus an esen hac ar c'hefeq d'an hevelep plijadurezou-se: ha ma na ve quen communicarion na quen familiarite er briedelez nemet an hini brutalse, ne ve mignounaich na carantez eber enhi quen nebeut; mæs evel ma zeus en-hi ouzpen hounnez ur gommunicarion a vuez, a sourci, a vadou, a affection hac eus a ur fidelite ferm pehini en deveus an eil pried d'eguile, abalamour da-se ar vignounaich eus ar briedelez a so ur guir vignounaich hac ur garantez santel. Ar vignounaich pehini a so founret var ar gommunication eus a blijadurezou ar c'hic a so touraset gros hac indin eus an hano a vignounaich: evel ivez an hini a so founrez var certen vertuziou volaich ha vean, abalamour ma repand ivez ar vertuziou-se diouz ar c'hic. Guervell a ràn plijadurezou ar c'hic ar re pere en em stag da guenta ha principalamanr ouz ar pemp squiant natural, evel ma zeo ar blijadur o velet ar guenet, o clevet ur vouez douç, o touich ouz ar pez a so agreabl d'ar c'hic, hac an seurt plijadurezou-se. Vertuziou volaich ha vean ec'halvan certen habiliteou ha caliteou vean galvet gant ar sperejou sempl vertuziou ha perfectionou.

Selaouit an darn-vuia eus ar merc'het hac eus an dud yaouanc o coms, n'o devezo da-

mant ebet evit lavaret : hen-a-hen en deveus cals a vertuz hac a berfection, rac excellant e c'hoar dançal ha c'hoari a bep feurt c'hoariou manifiq, en em visq propr, admirabl e can, ur min mad hac ur fæçun agreabl en deveus, un den ere hac un den courachus eo: hac an dud libertin a dremen evit ar re vertuzussa entrezo ar re pere eo ar boufounerien vrassa. Evel ma c'happarchant quemense oll eta ouz ar c'hic hac ouz ar santimanchou exterieur, ar vignounaich ive pehini a so fountet var an feurt perfectionouse, a so galvet sansuel, vean, volaich ha friol, hac a verit quent an hano a follentez eguet a garantez.

Mignounaich an dud yaouane eo a gustum en em ftaga ouz ar gouantis hac ouz an dereadurez eus ar visaich, ouz ar bleo friset, ouz an-aoulagat, ouz an habillamant, ouz ar min resolu, ouz an discoursou hac ar babillerez; mignounaich din eus a oat an amourouset, pere n'o deveus c'hoaz quen vertuz nemet ur vertuz c'huezet hac orgouillus, na quen jugeamant nemet ur jugeamant diouanet ha bourjounet : evelse ivez an seurt mignounaichou ha caranteziou-se a dremen timad hac a zeu da deuzi evel an erc'h ouz an heaul.



## AN TRIVECHVET CHABISTR.

*Var an amourousdet.*

PA zeu ar mignounachou sot ha friol-se da sevel etre goaset'ha merc'het, hep caout pretantion ebet a briedelez, ez int galvet amourousdet; rac evel na dint nemet ur faltasi hac un imagination a vignounaich-'ne ellont quet douguen an hano' nac a vignounaich nac a garantez, abalamour d'ar vanite ha d'ar follentez vras anezo. Dre an amourousdet-se e chom calonou ar voaset hac ar merc'het angaget ha liamet en eil-re gant o hentez anezo en affectionou vean ha foll, fontet var ar gommunicationou friol-se ha var ar guenet pe an deceadurez disterse ma hon eus comset anezi. Ha peguement bennâc ma ze ordinal an seurt caranteziou-se d'en em abima e sansualiteou hac e lubriciteou vil, ne de quet hennez cousgoude eo ar c'henta dessein eus ar re pere en em antreten en seurt mignounaich-se; rac ma ve, ne ve quet amourousdet ve an dra-se, un impudicite hac ur paillardiez patant ve. Tremen a raï so-quen aviziou meur a vloaz hep e c'herrue etre ar re pere a so clan gant an amourousdet foll-se netra tout a guement a ve control directamant da chastete ar c'horf, nemet ma en em arretont da ziflempra o c'halon en inclinationou, e desirou, en hua-

nadou, en antretienou, e cheftou hac en feurt rambreou vean hac impertinant-fe, hac an dra-fe evit ne ouffac'h quet pe feurt pretantionou.

Darn no deveus quen deffein nemet da youli o c'halon o rei hac o receo amouroufdet, o c'heul en dra-fe o inclination amourous, hac ar re-mâ ne deont diouz nerra evit ar choas eus o amouroufdet nemet diouz o gout hac o inclination, en hevelep-fæçon, evel ma o devezo rancontret unan bennâc hac a bligeo dezo hep examina nac an interieur nac ar gomportamant anezan pe anezi, e commincint ar gommunication hac an antretien-fe eus a amouroufdet, hac en em boulfint e rouejou maleürus, peveus a re o devezo poan goude-fe o fortial. Darn all en em les da vont d'an amouroufdet-fe dre vanite o veza avis gâto penaus ne de quet nebeut a enor dezo angagi ha deceo ar galonou dre garantez; hac ar re-mâ oc'h ober o choas evit ar c'hloar, a zeu da fteigna o laçou ha da aften o rouejou en andtejou caer, fpecius ha ral hac a fouguer reall a fo douguer d'an amouroufdet ha dre o inclination ha dre ar vanite affamblès: rac peguement bennâc ma ve troet o c'halon ouz an amouroufdet, ne fell dezo coufgoude receo carantez nemet gant un avançamant bennâc a c'hloar. Ar vignounaichou-fe oll a fo mechant, fot ha vean

mechant int, abalamour ma c'haboutiffont erfin da bec'hejou ar c'hic, ha na laeront ar garantez ha parconfecant ar galon divar gouft Doue ha quer couls divar gouft ur pried, pe da hini oa dleet ar garantez-fe. Sot ha fol int, abalamour n'o deveus na fount na ræfon : ha vean int ivez, abalamour na zigaçont na profit, nac enor na contantamant. Er c'hontrol caus int da goll an amfer, da ambarafli an enor, hep e roont quen plijadur nemet an ampreffamant hac an haft da pretandi ha da efperout, hep gouzout cafimant petra fell da bretandi : rac fonjal a ra bepret d'ar fperejou bian ha fempl-fe, ez eus ne oun quet petra da zefirout hac e vanq ato un dra bennâc en deftenioù hac er mercou a garantez, pere a roer dezo, ha ne ouffent quet lavaret petra ve, na ne finis jamæs o defir, mæs ato e teu da breffi o c'halon gant disfizianço, jaloufiou hac inquietudou perpetuel.

Sant Gregor a Nazianze o fcrifa henep ar merc'het vean, a lavar traou caer var ar fujet-fe : cheru amâ un darn eus ar pez a lavar, hac a fo adreffet particulieramant d'ar merc'het, mæs a fo mad c'hoaz evit ar vouafet. Ho quenet natural a fo fuffifant evit ho Pried, mar deo evit cals a dud, evel ur roued aftennet evit cals a laboucet, petra a erruo ac'hano? hennez a blijo deoc'h, pehini en em blijo en ho quenet, renta a reot

raoul-lagat evit raoul-lagat, sell evit sell, hac a vezo heuliet souden gant ur musc'hoarz douç benhdc, ha gant consouigou tener ha goloet evit ar gommançamant : hoguen abarz nemeur e teuor d'en em hardizzaat, ha da dremen d'ar c'hajolerez ha d'ar gestou patant. Laca evez, va zeaud, na vez re libr da lavaret petra e erruo goude : gousgoude e livirin c'hoaz ar virionez-mâ ; netra tout a guement a gustum at vouasct hac ar merc'het da lavaret ha da ober aslambles er gomplesançou foll-se, ne vez exant eus ar mouvamanchou hac an inclinationou lubric. Quement a appartchant ouz an amourousdet a so stag-ouz-stag oll hac a zeu d'en em heul ha d'en em sacha, evel ma teu un ouarn sachet ha tennet gant an aïamant, da sacha ha da denna cals a hern all var e lerc'h.

O l e a lavar guir an Escop bras-mâ : petra a soinch dec'hu da ober? Rei carantez hepquen? Non pas; den ne ro carantez volontieramant, na guemer ive necesseramant: ha nep a guemer a vez quemeret er c'hoarimâ. Al lousaouen Aproxis a receo hac a gonceo an tan, evel ma er guel. Ar memes tra a c'hoare gant hor c'halon : evel ma vel un all anflammet a garantez eviti, e teu ive da doma outi ha d'en em anflami neuse-souden. Contant oun da guemeret carantez, eme vezo unan-bennâc, mæs non pas larg em c'halon. Allas! en em drompla a rit: an tân-

fe a garantez a fo prontoc'h ha fubtiloc'h d'en em avanç eguet na fongit. E fongeo deoc'h receo hepquen un ulfen anèzàn, hac e viot eftonet o velet penaus en devezo fe-fiet en ur moment ho calon oll ha lequeat e ludu hoc'h oll refolutionou, hac ho reputation e mogued. Ar Fur a grì : piou en devezo truez ouz ur forcer flemmet gant ar farpant? Ha me a gri e c'houde : o tud foll ha difquiantet, ha c'hui a fonch deoc'h forci ar garantez evit gallout e mania diouz ho faltafi! En em zivertiffa a fell deoc'h ganti, hoguen ho flemma a raï hac e voual grogo enoc'h. Ha c'hui a oar petra vezo lavaret goudefe? Peb-unan a raï goab ac'hanoc'h, hac e vezo c'hoarzet o velet ez e'falvezet deoc'h forci ar garantez, ha var un affuranç faus lacat en ho pruchet un aët dangerus pehini en deveus cortompet ha collet hoc'h ene hac hoc'h enor.

Va Doue, pebez dallentez e bounnâ! c'hoari evellen e credit var gajou quer friol ar pez principal eus hon ene! Ya, Philotee, Doue ne fell dezâ caout an den nemet evit an ene, nac an ene nemet evit ar volontez, nac ar volontez nemet evit ar garantez. Allas! cals a zeffaut n'hon eus quement a garantez evel hon eus izom; me lavar e teffaut infinimant n'hon eus aoualc'h evit caret Doue : ha coufgoude tud miferabl ma zoump e prodigomp hac e fcuillomp ar

garantez-fe e traou fot, vean, ha frinl, evel pa hor be re anezi. Mæs Doue ar Berner bras-fe, pehini en devoa refervet evintâ eunan ar garantez eus hon eneou hepquen en anaoudeguez eus hor c'hreation, conservation, ha Redemtion, a c'houlenno ur gount rigolius meurbet eus ar brodigalite foll-fe a reomp eus hor c'harantez : mar tle ober un examen quer piz eus ar c'homfou inutil, petra a raiên eus ar garanteziou inutil, impertinant, fol ha pernicius ?

Ar vezen craon a noas cals d'ar guini ha d'an douar pe en hini e vez plantet, abalamour o veza bras ma tenn an druzoni eus an douar pehini ne all quet goudefe beza fuffifant da vezur ar reft eus ar plant hac eus an tranu-all a vez ebarz, e deliou a fo-quen teo ha quer ftanq, ma reont un disheaul bras ha ma recevont an dremeniadet, pere evit difcar ar frouez anezi a zeu da fnuli ha da vreça tro var dro. An amourouſdet-fe a ra ar memes noas d'an ene ; rac dont a ra d'e occupi ha da denna e affectionou en hevelep-fæçon, na ell quet goudefe beza fuffifant da ober œuvr vad ebet : an deliou, da lavaret eo an antretienou, an amufamàchou hac ar rambreou eus an amourouſdet-fe a foquen ordinal ha quer frecant ma coller ha ma c'himpliger an oll amſer ganto ; hac e tennont erfin quement a dentationou, a ziftractionou, a fufpicionou hac a evenamanchou-

all, ma vez foulet ha brecet oll ar galon ganto : bref an amour ousder a chasse non pas epquen carantez Doue, mæs ivez e zoujanç, hac e teu da semplaat ar sperer ha da zimunui ar reputation, en ur guer goab an dud ha bocen ar galon eo.

## AN NAONTECVET CHABISTR.

### *Var ar guir Mignounaich pe ar guir Garantez.*

O Philoree, carit peb-unan gant ur garantez vras meurbet ; hoguen n'ho pezet quet a vignounaich nemet gant ar re a ell communica gueneoc'h e traou vertuzus, ha sul vrassoc'h vezo ar vertuziou pere a lequeot en ho commerç hac en hoc'h antretien, sul barfætoc'h vezo ho mignounaich. Mar communiquir ha mar en em antretenit var ar squiant ha var ar gouezieguez, ho mignounaich a so certenamant meulabl bras, ha meulaploc'h e c'hoaz mar en em antretenit var ar vertuziou ec'his ma zeo ar brudanç, an demperanç, an nerz hac ar justiç: hoguen mar communiquit ha mar en em antretenit var ar garantez, var an devotion ha var ar berfection gristen, ô peguer precius vezo ho mignounaich-hu ? excellant vezo dre ma teu a berz Doue, excellant dre ma vis etrese Doue, excellant dre ma ze Doue eo ar c'houlm hac an union anezi, excellant

erfin dre ma pado eternellamant e Doue. O èn so agreabl caret var an douar evel ma rer en Eê, ha disqui en em cheriffa er bed-mâ evel ma er graimp eternellamant er bed-honr. Ne gomzân quet amâ eus ar garantez simpl a charite; rac hounnez a dle beza douguer evit an oll; mæs coms a ràn eus ar garantez spirituel pe gant hini e teu daou pe dri, pe gals a eneou mad d'en em gommunica ha d'en em antreteni var o devotion ha var o affectionou spirituel, ha d'en em renta ur memes sperer hac ur memes calon quen entrezo. An seurt eneou mad-se a ell cana gant guirionez ar c'homsou-mâ : eus ar Scritur: *Chetu peguer mad ha peguen agreabl eo e chomme ar Vreudeur en union assambles!* ya, rac ar baum delicius eus an devotion a zistill eus an eil calon en e-ben dre ur gommunication continuel, en hevelep-fæçon ma c'haller lavaret penaus e squill Doue var ar vignounaich-mâ e venediction hac ar vuez eternel memes.

Avisa ra din penaus an oll mignonaichou all ne dint nemet ur squeud e comparæson da houmâ, ha ne de ar c'houlm hac an union anezo nemet chadennou guezr e comparæson d'ar c'houlm ha d'an union vras-mâ eus an devotion santel pehini a so ur chaden aour pur. Na rit quen seurt mignounaichou ous den; me goms eus ar mignounaichou pere a rit hoc'h-unan; rac ne ranquer na quitât,

na disprigeout evir quemense ar vignounaich pehini ma zouc'h obliget da antreteni hervez an natur hac an dever a ziaguent; evel ma zeo gant ho querent, gant ho mad-oberourien, gant hoc'h amesein ha reall; ne gomzàn nemet eus ar vignounaich pehini a fell deoc'h da ober dre ho choas hoc'h-unan.

Cals a lavaro deoc'h martese penaus ne ranquer caour nep seurt affection na mignounaich particulier eber, abalamour ma reu an dra-se da occupi ar galon, da rei distractionou d'ar speret, ha da anjandri an avi hac an ambition: mæs en em drompla a reont en o avisou; rac evel ma o deveus guelet e levriou cals a Sent hac a Auteurien devot, penaus ar vignounaichou particulier hac an affectionou extraordinal a noas infinimant d'ar re a so er c'hoenchou, e soinch dezo penaus e c'hoare ar memes tra gant ar re a so er bed; hoguen cals a so da lavaret: rac evel ma zeo an dessein commun eus an oll, pere a so en ur gouent reglet mad, bisa d'an devotion, ne de quet requis ober enno ar gommunicationou hac ar mignonaichou particulier-se, gant aon, o clasq e particulier ar pez a so commun, na dremenner eus ar barticularite-se d'ar bartialite; mæs evit ar re a so er bed, hac a fell dezo acquisita ar guir vertuz, eo necesser dezo en em unissa an eil-re gant o hentez dre ur vignounaich santel; rac an hent-se en em gourajont, en

em ſicouront, hac em zougont d'ar mad quen entrezo : hac evel n'o deveus quet a izom ar re a guerz en un heat compes, da tei o dourn an eil-re d'o hentez, ha na deus nemet ar re a ya dre un hent dies ha riſclus a guement a zalc'h crog an eil en eguile anezo evit querzet furruc'h a ſe ; evelſe ivez ar re a ſo er c'houenchou n'o deveus quet a izom eus ar mignonaichou particulier-ſe, nemet hepquen ar re a ſo er bed, evit en em aſſuri hac en em ſicour an eil-re o-hentez anezo etouez quen aliès a voual baſſaich evel a rencont da dremen. Er bed ne vis quet an oll d'ar memes but, n'o deveus quet an oll ar memes ſperet ; ret eo eta certen en em denna a part, hac ober mignonaich particulier ouz ur re bennâc hervez hon deſſein, hac ar barticularite-ſe a ra evit guir ur bartialite, mæs ur bartialite ſantel, pehini ne laca quen diviſion na quen ſeparation nemet etre ar mad hac an droug, etre an dènvet hac ar guëvr, etre ar guenan hac ar guespèd hac a ſo ur ſeparation neceſſer.

Cerrenamant ne ouffet quet nac'h na gare hor Salver Sant Ian, Lazar, Martha ha Madalen dre ur vignounaich douç ha particulier ; rac ar Scritur en ro da entent. Gouzout a reer ervat en devoa Sant Per un affection tener evit Sant Marc ha Santes Petronilla, evel ma en devoa Sant Paul evit Sant Thimothee hac evit Santes Tecla. Sant

Gregor a Nazianze en em vant alies eus ar vignounaich particulier en devoue ganr Sant Basil hac e discrif er fæçon-mâ. Seblantout a rea n'en divise an eil hac eguile ac'hanomp nemer un ene pehini a zougue daou gorf: ma na ranquer quer cridi d'ar re pere a lavar, penaus peb-rra, a so peb-rra, eo ret cousgoude hor c'hridi-ni penaus ednrnp hon daou en-unan, hac an eil en eguile ac'hanomp : n'hor boa hon daou nemer ar memes pretanrion da bratica ar vertuz ha da accommodi an desseinou eus hor buez diouz an esperançou da zoner, o fortial evelse eus ar vuez mortel-mân abarz mervel en-hi. Sanr Augustin a ro testeni penaus Sant Ambroas a gare ispicialamant Santes Monica, abalamour d'ar vertuziou ral a vele en-hi, ha penaus hi er cherisse ivez evel un Eal da Zoue.

Hoguen fazia a ràn oc'h ho rale var un dra pehini a so quer sclear. Sanr Jerom, Sant Augustin, Sant Gregor, Sant Bernard, hac an oll servicherien vrassa da Zoue o deveus bet mignounaichou parriculier meurber, hep noasour na cals na nebeut d'ar berfection ha d'ar santelez vras pehini o devoa. Sant Paul o rebeich o goal gomportamant d'ar Gentilet, a zeu d'o repren da veza ber tud hep affection, da lavaret eo tud, pere n'o devoa mignounaich eber, ha St. Thomas d'Aquin couls hac an oll Filosofet vad a avoue penaus ar vignounaich a zo ur verruz, cçms

a ra eus ar vignounaich particulier, pa zeo guir penaus evel a lavar, ar vignounaich ne ell quet en em aften etre cals a dud. Ar berfection eta ne gonsift quet o veza hep mignounaich, mæs o veza hep nicun a guenient na ve mad, fantel hac facr.

## AN UGUENTVET CHABISTR.

*Var an difaranç a so etre ar guir vignounaichou hac ar re vean.*

CHetu amâ'ta an avertiffamant bras va Philotee; ar mel a Heraclee, pehini a so quer binimus, a so hènvel ouz ar mel all, pehini a so profitabl: danger bras a so na guemerret an eil eleac'h eguile, pe na guemerret an eil e-mesq eguile; rac an hini mad ne 'ampeche quet an hini fall da noafour. Red e lacat evez n'en em dromplet equenver ar mignounaichou-mâ, ifpicial pa fevont etre mal ha femel pe var zigarez bennâc ec'halle beza: rac lies a veich e ro Satan ar cheinch d'ar re en em gar. Commanç a reer dre ar garantez vertuzus, hoguen ma na vezer fur-bras, ar garantez friol en em rifclo eno, goudefe ar garantez fanfuel, ha goudefe ar garantez charnel: ya er garantez fpirituel so-quen ez eus danger, nemet evez mad a lacaet, peguement bennâc equenver houmâ ma zeo difficiloc'h quemeret an echeinch, abalamour ma zeo easoc'h dre ar

burete hac ar guender eus ar garantez ſpirituel anaout ar ſouilleur hac al louſdoni a fell da Satan da velli en e zouez : ha racſe pa en antrepten, e ra finoc'h quemenſe oc'h eſſa ober d'an impurete en em tiſcla caſi hep e ſantout.

Anaout a reot mignounaich at bed diouz ar vignounaich ſantel ha vertuzus, evel ma c'hanavezer ar mel a Heraclee diouz eguile. Ar mel a Heraclee a ſo douçoc'h d'an teaud eguet ar mel ordinal, abalamour da louſaouen an aconit pehini a ro dezàn ur greſcanç a zouçder ; ha mignounaich ar bed a guſtum produi ur gantite vras a gomſou douç evel ar mel, ur gajolerez hac ur ſlaterez a c'heriouigou tener hac a veuleudiouigou tennet eus ar guenet, eus at fæçon agreabl hac eus ar galiteou ſanſuel : mæs at vignonaich ſacr e deveus ul langaich ſimpl ha franc, ha ne ell meuli nemet at vertuz hac ar c'hraç a Zoue pe var hini hepquen ez e fontet Ar mel a Heraclee pa vez avalet a laca penn un den da drei ha da vezevelli : hac ar vignounaich faus a laca ive ſperet un den da vezevelli ha da drei en hevelep-fæcon ma teu da vrancellat ha da veza inconſtant er chaſtete hac en devotion oc'h e zouguen da ober ſellou affetet, mignardiſoù hac immodeſtiou, cheriſſamanchou ſanſuel, huanadou direglet, clemouigou e deffot beza caret aouaich, contanançouigou ha fæconiouigou ſtudier galanterezigou

terezigou attirant, pourc'huerez a bocouigou, ha certen privoteou all ha gestou indeçant, pere oll ne dint nemet oc'hement a sinou certen hac assur penaus e couezo souden an honestis e ruin : mæs ár vignounaich santel n'e deveus nemet sellou simpl ha modest, nemet ur cherissamant pur ha franc, na quen huanadou nemet evit an Eê, na quen privoteou pe familiariteou nemet evit ar speret, na quen clemou nemet o veza na de quet caret Doue; ar re-mâ ervat a so mercou hanat eus a honestis.

Ar mel a Heraclee a zeu da droubli ar guelet; hac ar vignounaich monden-mâ a zeu da droubli ar jujamant, en hevelep-fæçon ma soinch d'ar re a vez attainet gâti penaus e reont ervat endra reont droug, hac e quefont ez e o excusou, o fretextou, hac o c'homsou imppertinant, guir ræsonou. Aon o deveus rac ar sclerigen, hac e quéront an devaligen; mæs ar vignounaich santel he deveus daoulagat pere a vel sclear, ha n'en em guz quet, er c'hontrol volontieramant en em zisquez dirac an dud honest. Erfin ar mel a Heraclee a les ur c'huervder vras er guenou, hac ar mignounaichou faus ivez a zeu da cheinch ha da abourissa e comsou hac e goulennou charnel ha flerius; hac e cas a revus, e c'habourissont en injuriou, e calomniou, e tamallou fars, e tristidiguezou, e confusionou hac e chalousiou, pere a gunda

alies d'ar brutalite ha d'an arraich : mæs ar vignounaich chast a so bepret honest, civil bac amiabl, ha ne aboutis jamæs nemet en un union pur ha parfer eus a sperejou ; ar pez so un imaich beo eus ar vignounaich eürus pehini e exercer en Eê.

Sant Gregor a Nazianze a lavar penaus ar paoun pa gri och ober e rod, a excit cals ar Baounesèt, pere e c'hleo, d'al lubricite: pa velet un den o rodal ivez, och en em ajusti, hac o tont erc'hisse da gajoli, da gestal ha da ziscours e diouscouarn ur vaoues pe ur plac'h, hep dessein ebet a briedelez, quemense certenamant ne deo nemet evit e excita da un impudicite bennâc, hac ur vaoues a enor a serro he diouscouarn ouz ar c'hri eus ar paoun-se, hac ouz ar vouez eus ar chalmeut pe ar sorceur-se pehini a fell dezân e sorci hac e chalmi gant finessa ; hoguen mar ro scouarn dezân, allas! gouazza sin eo an dra-se da goll souden he c'halon ! an dud yaouanc, pere a ra contanançou, fæçoniou, cherissamanchou, pe a lavar comsou pe en re ne garrent quet beza surprenet gant o zad, pe gant o mam, pe gant o fried mar dint demezet, pe gant o c'honfessour pe gãt reall o deffe autorite varnezo, a zisquez ervat an hent-se penaus e comsont a draou pere ne dint quet conform d'an enor ha d'ar goustianç. Ar Verc'hes a oue troublet o velet un Eal e furm un den, abalamour ma edo

e-unan, ha ma rne dezi meuleudiou eftrainch, peguement bennâc ma zoant celeftiel. O Salver ar bed! ar burete e deveus aon rac un Eal e furm un den, ha perac eta an impurete ne devezo-hi quet aon rac un den, pa ve memes e furm un Eal, mar deu d'e meuli dre veuleudiou humen ha fanfuel?

## AR C'HENTA CHABISTR VARNUGUENT.

### *Avifou ha Remejou a enep ar goual vignounaichou.*

HOguen pe feurt remejou da implija enep an nôeanç hac ar gruguel-fe a garanteziou foll, a amourouſdet hac a impurete? Evel ma ho pezo an diftetra fantimant anezo, troït neufe-fouden ar c'hoftezall, ha gant un deteftation hac un horrol abfolut ouz ar vanite-fe, redit da Groas hor Salver ha quemerit e Gurunen-fpern evit e lacat en-dro d'ho calon evit na doftaï quet al lern munut-fe outi. Liquit evez mad na zeuac'h da ober nep feurt compofition ouz an adverfour-fe. Na livirit quet: me er felaouo, mæs ne rin netra eus ar pez a lavaro din; me a brefto dezàn va fcouarn, hoguen va c'halon a revufin ountàn. O va Philotee, abalamour da Zoue, bezit ruft ha diftac en occafionou-fe: ar galon hac ar fcouarn en

em gleo an eil ouz e-ben. Hac evel ma zeo impossibl arreti ur rivier pehini e deveus quemeret e lanç da zisquen divar ur menez, evelse ivez ez'eo difficil btas na guezze souden an amouroufdet er galon an-dal ma vez couezet er scouarn Ar guevr, eme Alemeon, a denn n alan dre o diou-scouarn ha non pas dre o difron; Aristot cousgoude a lavar ar c'honttol. Ne oun quet pehini anezo a lavar guir, mæs gouzout a ràn ervat penaus hor c'halon a denn e alan dre an diou-scouarn dre voyen pere é receo ar songesonou hac ar santimanchou eus ar re-all. Bezomp sourcius eta da zioualt hon diou-scouarn diouz an ear eus ar c'homsou sot, rac anes e ve neuse-souden ampoesonet hor c'halon ganto. Na selaouit nep seurt proposition a amourousder pe vat zigarez bennac e c'halle beza. En occasion-má eo ne deus danger ebet evit beza incivil ha rustic.

Ho pêt memor hoc'h eus gouestlet ho calon da Zoue, hac ez e sacrifiet ho carantez dezàn. Ur sacrileich ve'ta lamet an disterra brusunen anezi digantàn, quent-se sacrifiithi adarte dezàn gant mil resolution hac mil broteftation; hac oc'h en em zerc'hell er resolutionou-se evel ur c'haro en e gre, goulennit sicnur ouz Doue: ho sicour a raï, hac e garantez a guemero hoc'h hini en e frotection, evit n'ho pezo quen carantez nemet evintàn. Mar douc'h attrapet e roue-

jou ar garanteziou foll-ſe, ô va Doue, peguen difficil vezo dec'hu en em zilivra diouto! en em liquit dirac e Vajeſte divin, anavezit en e breſanç peguer miſetabl ouc'h, ha peguement eo ar ſempladurez hac ar vanire ac'hanoc'h, ha goudeſe gant ar braſſa effort a galon pehini a vezo poſſibl deoc'h, deteſtit ar garanteziou fall-ſe pere hoc'h eus cõmancet, renoncit d'ar broteſtationou vean ha d'ar bromeſſaou ſot a ſo bet entrezoc'h, ha gant ur volontez vras hac abſolut diſtaguit ho calon diouto, hac en em reſolvit da viret na zeuot jamæs mui d'en em angagi er follenteziou hac en antretienou-ſe a garantez.

Ma c'hallac'h pellaat dinuz an objet, me lavar, diouz an hini pehini eo ar but eus ho carantez ſot, e c'happrouven cals an dra-ſe: rac evel at re pere a ſo bet flemmet gant an aëret pe gant ar ſerpant, ne ellont quet eas en em yac'haat e preſanç ar re pere a ſo bet ivez flemmet a veich-all ec'his-do; dememes difficil bras vezo da nep ſo flẽmet gant ar garantez foll-ſe, en em yac'haat diouthi en dra vezo toſt d'an hini a vezo bleçet ive gant ar memes flem. Ar chenchamant a blaç a ſervich cals meurbet evit appæſi an ardeur hac an inquietud quen eus ar boan quen eus ar garantez. An den yaouanc, peveus a hini e comps Sant Ambroas en eil levr eus ar Binigen, goude ma en devoa grèt ur veich

hir, a ziftroas d'ar guear dilivret antieramãt diouz ar garanteziou foll pere en devoa bet ha chenchet en hevelep-fæçon, ma c'heureu ar refpont-ma d'an amourouses fot pe ouz hini en devoa bet attaich a ziaguent, ha pehini och e rancontr goude ma oa diftro, a c'houlennas ountàn, pa vele ne rea man anezi, ha n'em enevit-hu quet, emezi? me eo an hini ma oan quent. Ya-da, emezàn, hoguen-me ne doun mui an hini ma oan quent: o veza bet en em abfantet hac en em belleat oue e teuas ar chenchamant eürus-mâ ennàn. Ha Sant Augustin a ro da entent penaus, evit foulagi ar c'heuz en devoue da varo e vignon en em dennas eus ar guear a Dagafte hac e zeas da Gartage.

Mæs nep na ell quet pellaat, petra a dle-èn da ober? ret eo abfolumant e teue da retranchi pep converfation particulier, peb antretien fecret, peb fell douç, peb mufc'hoarz, ha generalamant pep feurt communicationou ha familiariteou, pere a ell mezur an tan flerius ha moguedus-fe a garantez foll, pe da vuia oll mar de neceffer e comfe un den ouz nep ma en deveus an attaich fallfe, ne renq e ober nemet evit difcleria e ber gomfou hardimant ha dic'hrecet an divorç hac ar feparation en deveus proteftet evit mad. Creha ma c'hallàn e crian ouz nep piou bennâc a fo couezet e gripedou an amourousdet-mâ, taillit, trouc'hit, torrit

ha diftammit, ne ranquer quet en em amusi da ziſc'hriat at vignounaichou ſoll-ſe, o freſa hac o difframma eo a ranquer; ne dleet quet en em arreti da ziſcoulma an union eus ar garantez ſot-ſe, e zerri hac e zrouc'ha eo a ranquer, hac endeun al laçou pe al liamou anezi ne delont netra. Ne deus gard da venagi na da eſpern netra evit ur garantez pehini a ſo quer control da garantez Doue.

Hoguen c'hui a lavaro, goude ma em bezo torret evelſe ar chadennou eus an eſclavaich iſſam-ſe, e reſto c'hoaz ur ſantimant bennâc a guemenſe guenèn, ar mercou hac ar roudou eus ar chadennou impur-ſe a choumo c'hoaz imprimet em zreid, da lavaret eo em affectionou. Ne raint quet, Philotee, mar hoc'h eus concevet en ho calon quement a gaſſoni hac a zeteſtation ouz an droug-ſe evel a verit. Rac mar en deteſtit evelſe, ne viot importunet mui gant quen mouvamant na gant quen ſantimant nemet gant ur mouvamant hac ur ſantimant a horrol ouz ar garantez iſſam-ſe hac ouz quement a zepand diouti, hac e choumot exant diouz peb affection fall evit an objet pehini hoc'h eus abandonet, hep caout quen affection nemet an hini eus a ur garantez pur meurbet evit Doue. Hoguen mar reſt c'hoaz ur goual inclination bennâc gueneoc'h dre n'hoc'h eus nemet ut regret imparfet, procurit evit hoc'h ene ur ſolitud mental hervez ar pez am

eus desquet deoc'h aziaguent, hac en em retirit enni muia ma ellot, ha dre mil effort a ſperet ha mil-all renoncit d'hoc'h oll inclinationou ha diſaoueit-ii eus hoc'h oll nerz; lennit muguet an ordinal e lévriou ſantel, iit da goſes lieſſoc'h eguet cuſtum, ha da gommunia; conferit naiſamant hac humblamant gant ho Tirecteur, mar gu'illit, pe da viana gant un ene prudanr ha fidel, e quenver ar ſuggeſtionou hac an dentationou a ettuo gueneoc'h evit ar ſujet-ſe; ha na zouetit quet na viot dilivret gant Doue diouz hoc'h oll baſſionou, nemet e continuot fidelamant en exerciçou-ſe.

Mæs, eme viot-hu, ha ne ve quet un ingrateri terri quen diſtac-ſe ur vignounaich hac ur garantez cre? O Philotee, peguen eürus eo an ingrateri pehini hon rent agreabl da Zoue! Non certenamant, ne vezo quet un ingrateri mæs ur c'hrac vezo a reot en andret nep ma ema ar garantez hac ar vignounaich-ſe etre c'hui hac èn; rac o terri ho chadennou e torrot e re, pa oant commun entrezoc'h: ha peguement bennâc na lacaë quet a evez neuſe ouz ar mad-ſe a rit evintâ pe eviti, en anavezo preſt goudeſe hac e cano gueneoc'h evit action a c'hrac: » O va Doue, c'hui hoc'h eus torret va lia» mou, me a ſacrifio deoc'h an hoſtif a veu» leudi, hac a invoco huc'h hano ſantel. »

## AN EIL CHABISTR VARNUGUENT.

*Avisou-all c'hoaz var sujet eus ar mignounaich.*

AR vignonaich a c'houlen ur gommunication vras etre ar re pere en em gar, autramant ne ouffe na sevell na subsista : ha rac-se e c'herru alies, penaus gant ar gommunication eus ar vignonaich e tremen hac en risel incessamant cals a gommunicationou-all eus an eil calon en e-ben, dre ma teu ar re pere en em gar, da rei ha da imprima o affectionou hac o inclinationou an eil e calon eguile anezo ; hac an dra-se a erru ispicial pa hor bez un istim bras evit nep a gueromp : rac neuse e rigoromp hor c'halon d'e vignonaich ; en hevelep-façzon ma c'hantre ganti eas ebarz e oll inclinationou hac e oll impressionou, pe ii so mad, pe ii so droug.

Certenamant ar guenan, pere a zestum ar mel a Heraclee, ne glasgont nemet ar mel, mæs gant ar mel-se e sunont insansiblamant ar galiteou binimus eus a lousaouen an Aconit pe diouz hini en destumont. Rac-se'ta, Philotee, eo ret pratica ervat en occasionmâ ar goms a gustume hor Salver da lavaret, hervez ma o deveus desquet deomp ar re ancien : bezit Chencherien ha Moneizerien vad ; da lavaret eo, na recevit quet ar mo-

neiz faus gant an hini mad, nac an aour gros gant an aour fin, separit an hini precius diouz an hini difter : ya, rac ne deus cafi nicun n'en deveus un imperfection bennâc. Ha pebez ræson a ve da receo pell mel an deffotou hac an imperfectionoù eus a ur mignon gant e vignonaich ? Ret eo evit guir e garet hep caout egard ouz e imperfection, mæs ne tanquer na caret na receo e imperfection ; rac ar vignonaich a c'houlen ar gommunication eus ar mad, ha non pas eus an droug. Evel ma teu era ar re pere a denn ar grouan eus a rivier an Tage da zispartia an aour a guefont en e douez evit e gaç ganto, ha da lesel ar grouan var ar bord ; dememes ar re ma zeus communication eus a ur vignonaich vad bennâc entrezo a dle dispartia diouti ar grouan eus an imperfectionou hep o lesel da antren en o ene. Sant Gregor a Nazianze a ro testeni penaus cals a bersonaichou, o caret hac oc'h admira Sant Basil, a yoa en em leset da vont d'e imita bete memes en e imperfectionou exterieur, evel ma oa en e fæçon da barlant lent ha gorrec, ha gant ur spetet abstret hac appliquet o sonjal en un dra bennâc, hac en e fæçon da guerzet. Guelet a reõp ivez æzec'h, graguez, bugale, mignonet, pere o caout un istim bras eus o mignonet, eus o zud, eus o friedoù, a zeu pe dre gomplesanç, pe dre imitation da guemeret ha da heul mil deffot

ha mil imperfection diouto er c'homerç eus ar vignonaich hac eus an union pehini o deveus affamblés. Hoguen an dra-se ne dleer quet da ober morfetour, rac peb-unan en deveus aoualc'h oll eus e voual inclinationou e-unan, hep en em garga c'hoaz eus a voual inclinationou ar re-all; hac ar vignonaich endeün ne c'houlen quet an dra-se : er c'hontrol hon obligea a ra d'en em ficour evit en em zifober an eil coftez hac eguile diouz peb feurt imperfectionou. Ret eo evit guir fupporti gant douçder ur mignon pe ur vignones en e imperfectionou, mæs non pas o antreteni enno, ha nebeutoc'h c'hoaz o receo ennomp hon-unan.

Hoguen ne gomsàn nemet eus an imperfectionou, rac evit ar pec'hejou ne ranquer nac o antreteni nac o fupporti en ur mignon pe en ur vignones. Ur vignonaich eo hac a fo pe fempl pe vechant, guelet ur mignon pe ur vignones o periffa hep e ficour, guelet anezàn pe anezi o vervel gant un apoftum hep credout rei ebarz an taul lancetes eus ar gorrection hac eus an avertiffamant evit e favetei. Ar guir vignonaich ne ell quet padout etre ar pec'hejou. Lavaret a reer penaus ar Salamandres, pehini a fo ul loenic binimus, a laz an tan evel ma c'hourvez ennâ; hac ar pec'het a ruin ar vignonaich an-dal ma en em guef enni. Mar deo ur pec'het pehini a dremen, ar vignonaich a ro

preſt ar chaſſe dezàn dre ar gorrection hac an avertiſſamant; mæs mar deo ur pec'het pehini a bad, neuſe-ſoudep e teu ar vignonaich da beriſſa, rac ne ell ſubſiſta nemet var ar guir vertuz : peguement nebeutoc'h era e tleer pec'hi evit ar vignonaich? Ar mignon pe ar vignones a ſo un adverſour pe un adverſoures an-dal ma fell dezàn pe dezi hor c'hundui d'ar pec'het, hac e verit coll hor mignonaich an-dal ma fell dezàn pe dezi hor c'holl hon-unan hac hon dauni. Hac evelſe unan eus ar mercou aſſurra eus a ur vignonaich faus eo guelet e antreteni gant un den vicius, ha dre voyen ur pec'het bennâc, daouſt pe ſeurt e c'halle beza. Mar de vicius hor mignon pe hor mignones, ne deus douet ebet na de vicius ivez hor mignonaich; rac eleac'h na vel quet ur guir vertuz ez e contraign da velet ur vertuz faus hac ur galite ſanſuel bennâc.

Ar ſociete pehini a ra ar Varc'hadourien aſſambles evit ar profit temporel, ne deveus nemet an imaich eus ar guir vignonaich; rac ne de quet abalamour d'an dud eo e vez grêt ar vignonaich-ſe, mæs abalamour d'ar profit. Erfin an diou goms divin-mâ a ſo daou bilier bras evit aſſuri ar vuez griſten. Unan a ſu prononcet ganr ar Fur : *Nep en deveus doujanç Doue*, emezâ, *en devezo ivez ur guir vignonaich*; hac e-ben a ſo prononcet gant Sant Jaques : *Mignonaich*

## AN TREDE CHABISTR
### VARNUGUENT.
### *Evit an exerciçou eus ar vortification exterieur.*

AR re pere a dret eus an traou rustic hac eus an traou divar ar meas, a assur penaus, mar scrifet ur guer bennàc var un amandesen pehini a so en e antier, ha mar e lequeat adarre goudese en e c'hloç pe en e mean, och e serra clos varnezi, hac och e blanta en douar evelse, quement frouezen a zougo ar vezen, pehini a savo eus an amandesen-se a vezo cafet merquet gant ar memes guer-se. Evidon-me, Philotee, n'em eus gallet biscoaz aprou ar method hac ar pratic eus ar re pere, evit reformi ha cheinch un den, a gommanç dre an exterieur, dre ar c'hontanançou, dre an dillad ha dre ar c'huchou. Seblantout a ra din erc'hontrol, penaus e ranquer commanç dre an interieur: *En em gonvertissit ouzin*, eme Zoue, *eus a greis ho calon: va map, pe va merc'h*, emezàn en un andret-all, *roit din ho calon*, rac en effet *ar galon*, ec'his ma zeo ar sourcen eus an actionou, o rent hènvel outhi e-unan; evelse ar Pried divin och e invita an ene a lavar dezi: *va laca*, emezàn, *evel ur c'hachet var da galon*, *evel ur c'hachet var da*

*vreac'h.* Guir eo, rac piou bennâc en deveus *Jesus-Christ* en e galon, en deveus-èn souden goudese en e oll actionou exterieur. Rac-se, va Philotee, ez e bet salvezet din abarz peb-rra gravi hac imprima en ho calon ar guer sacr ha santel-må, *Bevet Jesus*, dre ma zoun sur penaus goude quemense ho puez, pehini a sorti eus ho calon evel un amandesen eus e c'hloç hac eus e mean, a broduo e oll actionou, pere eo e frouez, en hevelep-fæçon ma vezo scrifet ha graver enno tout ar memes guer a silvidiguez. Hac evel ma vevo ar Jesus douç-må en ho calon, e vevo ivez en hoc'h oll gomportamant, hac e c'happarisso en ho taoulagad, en ho quenou, en ho taouarn, ha memes en ho pleo: hac e c'hellor lavaret santelamant evel a lavare Sant Paul; *beo oun, mæs non pas me, hoguen Jesus-Christ eo a so beo enon.* Bref nep en deveus gounezet calon an den, en deveus gounezet an den oll. Mæs ar galon-se memes pe dre hini e sell deomp commanç, a c'houlen beza instruet, penaus e tle furmi e zrein hac e maintien exterieur, me lavar, penaus e tle en em gomporti a zianveas, evit ma vellot en trein hac er gomportamant-se non pas hepquen an devorion santel, mæs ivez ur furnez hac ur brudanç vras: hac evit quemense me ya da rei deoc'h e ber gomsou cals a avisou mad.

Mar gu'illit gouzaon ar yun, e reot ervat

yun un devez bennâc estreguet ar yunou a c'hourc'hemen deomp an Ilis : rac ouzpen an effet ordinal en deveus ar yun da sevel ar speret, da vortifia ar c'hic, da bratica ar vertuz ha da acquisita mui a recompans en Eê, ez eo ur mad bras en em veinteni e possession da arreti ar gourmandis, ha da zerc'hell an apetit sansuel hac ar c'horf sujet da lesen ar speret; ha peguement bennâc na yunemp quet cals, an adversour cousgoude hon douich davantaich, pa ene ervat e c'housop yun. Ar Merc'her, ar Guener hac ar Sadorn a so deiziou pe da re en em exerce mui ar Gristenien ancien ebarz en abstinanç : quemerit eta eus an deiziou-se da yun quement evel a inspiro deoc'h ho tevotion hac ar brudanç eus ho Tirecteur.

Me a lavarre volontieramant evel a lavaras Sant Jerom d'an Itron vad Leta : ar yunou hir ha dreist voder a zisplich din cals, ispicial en egard d'ar re pere a so c'hoaz en un oat tener. An experianc e deveus desquet din penaus an asen bian, o veza squiz a-hed an hent, a zeu da glasq en em ecarti; hac an dud yaouanc ivez, o veza en em squizet hac en em rentet infirm o yun re, a zeu d'en em ecarti goudese diouz ar mortification ha d'en em lesel facilamant da goueza en dilicateri. Ar c'harvet ne redont quet mad e diou amser, pa vezont re lard, ha pa vezont re dreud. Exposet bras vezomp d'an

dentationou, pa vez re vaguet hor c'horf, ha pa vez ive re gaſtizet. Deffaut ar voderation-mâ er yunou, en diſciplinou, er porpanchou reun hac en auſteriteou, e teu cals a dud da renta inutil e ſervich Doue hac o neſſâ al loden vella eus o amſer, evel a erruas memes gant S. Bernard peini en deoue queuz da veza cunduet re a auſterite; hac evel ma vezont bet re ruſt ouz o c'horf er gommançamanr e vezont conrraign da ober ſtad anezân erfin. Ha ne viſe quer ber guell dezo ii e dreti en ur fæçon ingal ha moderet diouz an occupation hac an drevell pe da hini oant obliget herve o ſtad hac o c'hondition?

Ar yun hac an drevell pe al labour a zeu da gaſtiza ha da ziſcar ar c'hic; mar de al labour, pehini a reot, neceſſer deoc'h, pe da viana profitabl bras da c'hloar Doue, ez e guell gueneèn c'hui da ſoufr ar boan eus al labour eguet eus ar yun. Hennez eo ſantimant an Iliſ, pehini a zeu da exanti diouz ar yunou dleet memes ar re pe o deveus trevellou profitabl da ſervich Doue hac an Neſſa. Unan en deveus poan o yun, mæs un all en deveus poan o ſervicha an dud clân, o viſita ar briſonerien, o cofes, o ſarmon, o c'haſiſta ar re deſolet, o pidi Doue hac oc'h oher an ſeurt exerciçou-ſe; ar boan diveza-mâ a dal mui eguet ar guenta: rac ouzpen ma teu an drevel-mâ da vortifia ar c'horf

couls

couls hac ar yun, e tigac ur frouez hac ur profit pehini a so cals preciussoc'h : hac evel-se generalamant ez e guell conservi mui evit na de requis a nerz d'ar c'horf, eguet na de lamet anezi diganràn muguet na ranquer; rac ato e c'haller diminui e nerz deza pa garer, mæs ne aller ato e rapari pa garer.

Me soinch din e tleomp caout ur veneration vras evit ar gomsa lavaras hor Salver hac hon Redempteur Jesus-Christ d'e Ziſquibien : *Dibrit ar pez a vezo lequeat dirazoc'h.* Brassoc'h vertuz eo, a gredàn, dibri hep choas ar pez a vez presantet deoc'h, hac er memes urz ma er presanter deoc'h, pe èn a vezo d'ho coud pe èn na vezo quet, eguet na de choas ato ar gouazza : rac peguement bennâc ma seblante austeroc'h choas ar gouazza, cousgoude ez eus mui a resignation o tibri eus an seurt a bresanteur deoc'h; rac er fæçon-se ne renoncit quet hepquen d'ho coud, mæs ive d'ho choas; hà ne de quer un austerite vian, trei hor goud evel ma queromp hac e zerc'hel sujet d'ar rancontrou ha d'an occasionou; hac ouzpen-so an seurt mortification-mâ n'en em ziſquez quet na ne de incommod da zen, ha ne deus hemet-hi a guement a ve propr evit ar vuez civil. Rusa ur houet pe un tam bennâc a vezo dirazoc'h, evit quemeret un all; pismigat pe raclat quement a vez roet deoc'h da zibri; beza difficil hep caout jamæs e ve

S.

netra preparet mar na neat, ober misteriou ha minigançou bep tam, an dra-se a sant eus a ur galon sansuel hac eveziant ouz ar plajou hac ouz ar scudellou.

Sant Bernard hep lacat evez ebet a esas eol, a oue presantet dezàn, eleac'h dour pe vin; mui e c'hestimàn quemense evit pa en divise efet an huelen c'huero gant intention: rac sin oa ne songe quet er pez a efe; hac en indisserenç-se e quènver a pez a dleer da zibri pe da esa, eo e consist an excellanta pratic eus ar guer sacr-mâ: *Dibrit ar pez a vezo lequeat diraçoc'h.* Excepri a ran cousgoude ar bouet pehini a ve noasus d'ar yec'het, pe a zeue da incommodi ar speret, evel a ra da gals ar bouedou tom hac ispiscet, hac ar bouedou moguedus hac avelus e certen occasionou pe en re e deveus izom an natur da veza recreet ha sicouret evit gallout souten un drevell bennâc e gloar Doue: guell e continui da veza bepret sobr ha moderet en dibri hac en esa, eguet ober aviziou abstinançou dreist voder, hac aviziou all en em relachi gant ar gourmandis.

An disciplin, pa vez quemeret gant moderation, e deveus ur vertuz admirabl evit diuna an appetit d'an devotion. Ar porpant run a vertisi cals ar c'horf, hoguen peurvuia ne vez quer convenabl na d'an dud demezet na d'ar gomplexion rener, na d'ar re pere deveus poaniou ha trevellou-all da suporti;

guir e coufgoude penaus d'an deizioù brafia eus a binigen e c'hallet e implija gant avis ur c'honfeffour prudant.

Peb-unan a die quemeret amfer en nos da goufquet hervez e gomplexion, quement evel a fo requis dezàn evit beza dihun ha vigilant mat en deiz da ober e zever ; hac ec'hìs ma teu ar Scritur facr e naoufpet-fæçon ; hac an exempl eus ar Sent couls hac ar ræfon natural da recommandi deomp cals ar mintin evel ar guella hac ar profitapla pouent eus hon devez, hac ec'hìs ma ze gal-ver hor Salver e-hunan ar fao-heaul, hac ar Verc'hes ar Goulaoui-deiz ; me a foinch din ez eo ur foutci vertuzus mont abret en noz da goufquet evit gallout dihuna ha fevel mintin mad : certenamant ar poent-mâ eus an deiz eo ar graciufla, an douça hac an diambarrafleta amfer ; al labouçet memes a zeu d'ar poent-mâ d'hon excita da ziuna ha da fevel evit meuli Doue ganto, en hevelep-fæçon ma fervich ar fevel mintin ha d'ar yec'het ha d'ar fantelez.

Balaam pignet var e afennes a yea da gaout Balac ; mæs evel n'en devoa quet un intention vad, an Eal er guedas var an hent gant ur c'hleze en e zourn evit e laza : an afennes pehini a vele an Eal, en em arretas a ben teir gueich hep fallout dezi avanç mui : Balaam er memes amfer a fcoe ganti cruelamant a daolioù baz evit ober dezi avanç

quena oue an drede gueich o veza gourvezet toutafæt an afennes dindan Balaam, ma teuas dre ur miracl bras da goms en ur lavaret dezâ ; petra am eus-me grêt dide, perac em fcoez-te me evellen evit an drede gueich ? ha neufe fouden e oue digoret daoulagad Balaam, hac e velas an Eal, pehini a lavaras dezàn ive ; petra e dide canna evelfe da afennes ? pa ne ve ma e deveus troet an hent divar-non, me am bife da lazet-te, hac e refervet-hi e buez. Neufe Balaam a lavaras d'an Eal ; Autrou, pec'het am eus dre na ouyen quet en em oppofac'h ouzin var va hent. Ha c'hui na vel, Philotee, Balaam e-unan eo en deveus grêt an droug hac eo è afennes baour, pehini ne de quet caus, eo a gann hac a fco hep caout truez ebet outhi ? Chetu afe petra erru gueneomp hon-unan alies : ar c'hreg-fe o velet he fried pe he c'hrouadur clan, e deveus recours neufefouden d'ar yun, d'an difciplin ha d'ar mortificationou a gorf, ec'his a eureu David evit un hevelep fujet ; allas ! va mignones guer an afen paour a gannit, affligea ho corf a rit, hac èn ne de quet caus ma ze erruet an droug-fe gueneoc'h. Courrigit ho calon, pehini a fo idolatr eus ar pried-fe, hac a bermet mil mechancete gant ar c'hrouadur-fe, hac en deftine d'an ourgouil, d'ar vanite ha d'an ambition. An den-fe a vel penaus e couez alies e pec'hejou lourd a enep ar burete : ar

remors interieur a zeu a enep d'e gouſtianç gant ar c'hleze en doutn evit e zreuſi dre un doujanç hac ut ſpont ſantel rac Doue; ha neuſe-ſouden e galon o tont enni e-unan a gommanç da lavaret d'e gorf; ah! quic mechãt, ah! corf diſleal, trahiſſet oun gueneez adarre. Chetu-èn neuſe-ſouden o ſquei endra ell var ar c'hic-ſe, hac o canna ar c'horf-ſe dezàn gant yunou hac abſtinançou direglet, hac oc'h e voual dreti e fæçoniouall hep nac utz na moderation. O Ene paout, ma c'halle da gorf parlant evel aſennes Balaam, e lavare dit ivez; perac em c'hannez-te me, miſcrabl ma zoud? e c'henep da unan, va ene, eo e c'harm Doue e venjanç; te eo ar griminales; petra e dide va c'hundui-me d'an occaſion ha d'at goal antretien? peadra e c'himpligez-te va daoulagat-me, va daouarn ha va muſellou pe va zeaud e lubriciteou hac e diſoneſtis? peadra e teuez-te d'am ztoubli me gant imaginationou fall? quemer ſongeſonou mad, ha n'em bezo quet a voual mouvamanchou; en em guef gant tud pur ha chaſt, ha ne vizin quet inquietet gant va c'hnncupiſſanç. Allas! te eo a zeu d'am poulſa en tan, ha ne fell quet dit e teſſen; te eo a ſtrinc ar moguet em daoulagat, ha ne fell quet dit e ſaffe at flam eus an impurete enno. Ne deus quet da zoueti na lavat Doue deoc'h en occaſionou-ſe; cannit, reuguit, ſaoutit, freſit ho calon prin-

cipalamant : rac a enep ho calon eo ez e courroucet va c'holer. Certenamant evit en em zisober diouz an debron, ne deus quet quement a izom d'en em voalc'hi, evel a so da burifia ar goad ha da refresqui ar felc'h : dememes evit en em zisober diouz hor viçou, ez e mad evit guit mortifia hor c'hic, mæs necesser eo dreist peb-tra purifia ervat hon affectionou ha refresqui hor c'halon : hoguen atabat eo an oll antrepreni nep seurt austeriteou corporal nemet gãt avis hon Directeur.

## AR PEVARE CHABISTR VARNUGUENT.

### *Evit ar gonversationou pe an antretienou, hac evit ar solitud.*

C Lasq ar gonversationou pe an antretienou, ha tec'het diouto toutafæt, a so diou extremite pere a so da veza blamet en devotion civil peveus a hini e comsân deoc'h ; rac tec'het diouz peb compagnunez ha diouz peb antretien a sant a zisprigeanç eus an nessa, hac o c'hlasq ivez a sant a feneantis hac a lesireguez. Ret e caret hon nessa eveldomp hon-unan ; hac evit disquez er c'heromp ne dleomp quet tec'het diouz e antretien na revusi beza gantân ; hac evit disquez en em gueromp hon-unan, e tleomp chom gueneomp hon-unan ive pa vezomp :

mæs beza e vezomp, pa na vez nemedomp. Songit ennoc'h hoc'h-unan, eme Sant Bernard, hac er re-all goudefe. Ma na deus netra oc'h ho preffi'ta da vont da glafq antretien ha converfation, pe d'o receo en ho ty, chomit gueneoc'h hoc'h-unan, hac en em antretenit gant ho calon. Mæs mar gu'erru gueneoc'h en em gaout e converfation hac en antretien gant ur re-bennac, pe mar hoc'h eus ur fujet ligitim da vont da glafq, iit en hanv-Doue, Philotee, ha guelit ho neffa a galon vad ha gant laouenidiguez.

Beza e c'halver goal gonverfation ha goal gompagnunez an hini a vez grêt evit ur goal intantion bennâc, peautramant pa vez tud vicius, imprudant ha libertin ar re pere en em guever enni. Evit diouz an fcurt compagnunez-fe e ranquer diftrei, evel ma tiftro ar guenan diouz ur vanden guefped. Rac evel ma zeo dangerus ar c'hues, an halan hac an halo pe ar c'hrainch eus ar re ma vez bet croguet ar chaç clàn enno, ifpicial evit ar vugale hac evit ar re a fo dilicat a gomplexion : evelfe an dud vicius ha debordet-fe ne ellont beza frecantet nemet gant cals a zanger, ifpicial evit ar re pere a fo c'hoaz eus a un devotion dener ha dilicat.

Beza ez eus converfationou hac antretienou pere ne fervichont da netra nemet d'ar recreation hepquen, ha pere ne reer nemet evit en em divertiffa fimplamant diouz an

occupationou ferius. Evit fæt ar gonverfationou-fe, ec'his ne ranquer quet en em atrachi ouro, e c'haller ive rei dezo an amfer deftinet d'ar recreation. Ar gonverfationou pe an antretienou-all o deveus evit bur an honeftis hac ar civilite, evel ma zeo ar bifitou a rent an eil-re d'o hentez, ha certen affambleou pere a vez grêt evit enori an neffa. Evit ar re-fe, evel na de quet ret beza fuperfticius ha poignant bras d'o fratica, ne ranquer quet ivez beza toutafæt incivil d'o neglija; hoguen fatisfia gant modeftì d'ar pez a c'houlen hon dever ouzomp er poent-fe, evit dioual quen diouz ur vaniel ruftic hac incivil, quen diouz ur vaniel fcanv ha liger pe volaich.

Ne reft bremâ nemet coms eus ar gonverfationou hac antretienou profitabl, evel ma zeo re an dud devot ha vertuzus: evit ar re-fe, Philotee, e vezo ur mad bras deoc'h ato rancontr o feurt alies. Ar vinien plantet etouez ar guez olivet a zoug ræfin druz pere o deveus ur gout olivet: un ene pehini en em guef alies etouez an dud vertuzus ne ouffe quet miret na ve vell anezo. Un avantaich bras evit en em exerci en devotion eo caout converfation hac antretien gant an eneou devot.

E peb converfation ar fincerite, ar fimplicite, an douçder hac ar vodeftì a vez ato preferabl. Beza ez eus tud pere ne reont

nep feurt contanançc na mouvamant nemet gant quement a artifiç hac a gomplimant, ma teu peb-unan da enoui ganto. Hac evel ma ve un den enouus hac incommod d'ar re-all ma na falfe dezân jamæs en em bourmen nemet en ur gonta e gamejou, na parlant nemet en ur gana : evelse ar re pere a zalc'h ur meintien artificius hac ur fæçon geinus, ha ne reont netra nemet dre gadanç ha dre gomplimant, a so importun bras d'ar gonversation ha d'an antretien; hac en feurt tud-se e vez ato un dra bennâc a bresomption : peurvuia e rencomp disquez ur joa moderet en hor c'honversation hac en hon antretien. Sant Romuald ha Sant Anton a so meulet bras abalamour, daoust peguement a austerite a gunduent, ma zoa ornet o bisaich hac o c'homs gant joa, gant laouenidiguez ha gant civilite. *En em rejouissit gant ar re joyaus*, m'en lavar deoc'h adarre gant au Abostol : *Bezit ato joayus ha laouen hervez Doue, ha grit ma en em zisquezo ar vodesti ac'hanoc'h dirac an oll.* Evit en em rejouissa hervez Doue eo ret e ve ar sujet eus ho rejouissanç non pas hepquen ligitim, mæs ivez honest : ar pez a lavarân abalamour ma zeus traou hac a so ligitim ha coufgoude ne dint quet honest; hac evit ma en em zisquezo ar vodesti ac'hanoc'h, diouallit diouz an insolançou pere a so ato da veza reprenet. Lacat unan da goueza, duaat eguile,

picar un all, hegal ouz ur foll, quemenſe ne deo nemet ur bouſonerez hac ur rejouiſſanç ſot hac inſolant.

Mæs ato, ouzpen ar ſolitud mental ha ſpirituel pe en hini e c'hillit en em retira e creis ar gonverſationou hac an antretienou braſſa, evel am eus lavaret diaraoc, e tleit caret ar ſolitud local ha reel, non pas evit mont d'an deſerziou evel Santes Mari Egiptianes, Sant Paul Ermit, Sant Anton, Arſenius, hac an Tadou-all eus an Deſers, mæs evit chom un nebeut en ho cambr, en ho chardin, pe e leac'h-all en ho part hoc'h unan, eleac'h ma c'hallac'h guell diouz ho ſouhet tenna ho ſperet en ho calon ha recrei hoc'h ene gant ſongeſonou mad ha reflexionou ſantel, pe gant un nebeut lectur ſpirituel, evel a rea Sant Gregor a Nazianze, pehini o comz anezàn e-unan, a lavar evelhen: En em bourmen a reàn va-unan gueneèn va-unan var dro cuz-heaul, hac e tremenen an amſer var bord ar mor, rac cuſtum oun d'en em ſervichour eus ar recreation-mâ evit en em ziſquiza hac evit heija diouzin un nebeut va enouamanchou ordinal. Ha var guememâ e tiſcours eus ar reflexion vad pehini a eureu, evel ma em eus-hi receïet deoc'h un tu-all. Sant Anton a rea toudememes, evel ma en raport Sant Auguſtin, pehini a lavar penaus, o veza antreet alies en e gampr, rac ne revuſer an antre anezi ouz

den, er guele o lenn; ha goude beza gortoet un nebeut gant aon n'en incommodse, e tistroe en e rout hep lavaret guer ebet ountân, o sonjal penaus an nebeut amser-se, pehini a reste gant ar Pastor bras-se evit recrei ha fortifia e speret goude an tracas eus a guement a afferou, ne dlie quet beza lamet digantâ. Evelse ive, goude ma o devoa contet ur veich an Ebestel d'hor Salver penaus o devoa prezeguet ha great calz a draou, e lavaras dezo : *Deut, emezâ, en solitud a gosteź evit quemeret ur repos un nebeut.*

## AR PEMPET CHABISTR
### VARNUGUENT.

*Var an dereadureź eus ar viscamant, da lavaret eo, penaus e tleer en em visca en ur fæçon dereat ha deçant.*

SAnt Paul a fell dezâ e teue ar merc'het devot, hac ar memes tra a ranquer da lavaret evit ar Gouaset, da guemeret ur viscamant deread, oc'h en em ajusti en ur fæçon honest ha modest. Hoguen an dereadurez eus an dillad hac eus a bep guiscamant a zepand diouz ar vateri pe an dra, diouz ar furm pe ar fæçon ha diouz an neatteri pe ar broprete. Evit fæt an neatteri hac ar broprete a dle en em gaout casi ato ar memes en hon dillad, pe var re ne dleomp e que-

ment ha ma e possibl, lesell nep seurt fouilleur na lousdoni : an neatteri hac ar broprete exterieur a represant en ur fæçon bennâc an neatteri, ar broprete hac an honestis interieur. Doue memes a c'houlen ar broprete hac an honestis eus ar c'horf er re pere a dosta ouz e auteriou, hac o deveus ar garg principal eus an devotion.

Evit fæt ar vateri hac ar furm eus an dillad e considerer an dereadurez dre gals a circonstançou eus an amser, eus an oad, eus ar galite, eus ar gompagnunez, hac eus an occasionou. Custum oar d'en em visca guell en deiziou gouel hervez ar solennite eus an deiz : en amser a binigen, evel ma zeo er c'horaïs en em negliger mui er viscamant : en eureujou e touguer ur viscamand eured ; hac evit an Anaon decedet e touguer dillajou caoun. Ur c'hreg a ell hac a dle en em ajusti e compagnunez he fried, pa fell dezâ e rae ; hoguen mar er gra en e absanç pa vez pell diountâ, e vezo goulennet pe da biou e fell dezi plijout gant ar fourci-se a guemer d'en em orni. Gant ar plac'het e permeter mui a ornamant hac a ajustamant, abalamour ma c'hellont e peb honestis desirout beza agreabl da gals, peguement bennâc na deo nemet evit gounit unan hepquen dre ur briedelez santel. Ne gaffer quet droug ivez e teue an intanveset d'en em ajusti un nebeut evit dimizi adarre, gat na zisquez-

zint follentez na fotoni ebet : rac ec'his ma zint bet dija mamou a famill, ha tremenet dre an driftidigue eus ar ftad a intanves, e vezont confideret evel fperejou meur ha rud great.

Mæs evit ar guir intanvezet, pere a fo intanvefet non pas hepquen a gorf, mæs ivez a galon, ornamant ebet ne de convenabl dezo nemet an humilite, ar vodefti hac an devotion : rac mar fell dezo beza caret gant ar vouafet, ne dint quet guir intanvefet, há ma na glafcont quet beza caret evelfe, peadra'ra e tougont-ii an inftrumanchou hac ar mercou a guemenfe ? nep na fell quet dezàn diguemeret hoftifien ha logerien, a renc lamet diouz e dy ar mercou hac an anfaignou a hoftaleri. Ato e reer goab eus an dud goz, pa falves dezo ober an dud vrao hac an dud coant ; ur follentez e hounnez pehini ne de da veza fupporter nemet er yaouanctis.

Bezit propr, Philoree, na vezet netra var ho tro a guement a draine nac a ve goalajuftet. Un difprijanç ve a rac'h eus ar re, ma ho pez converfation ganto, mont en o zouez ganr ur vifcamant difæçon : mæs liquir evez mad ouz an affeterez, ouz ar vanite, ouz ar guriofite, hac ouz ar follenrez. En em zalc'hir ato muia ma ellor a goftez ar fimplicite hac ar vodefti, pehini evit trafur eo ar vraffa ornamant eus ar guenet,

hac ar vella excus evit an disæçondet. Sant Per a zeu da avertissa principalamant ar graguez yaouanc, na zeuint quet da frisa na da dortilla na da orni o bleo. Ar voafet pere a so quel laich d'en em amusi gant ar sotoni hac ar tambreerez-se, a vez decriet partout evel hermaphroditet, da lavaret eo, evel tud pere a so anter-goaz hac antet-maoues. Hac ar merc'her vean pere a zoug an aosamanchou galant-se, a vez tremenet evit merc'het sempl ha laosc er chastete; daviana mar o deveus un dra bênâc a chastete, ne apparis quet etouez quement a vanite hac a vagatelez. Lavaret a reont ne sonjont e droug ebet; hoguen me a lavar, ec'his ma em eus lavaret un tu-all, penaus an diaoul a sonch ato e droug evit-se. Evidon-me a garre e ve ato va devot ha va devodes ar re visquet guella eus ar gompagnunez, gant e vezzint ive ar re nebeuta pompus hac ar re nebeuta glorius hac affætet: hac evel ma e lavaret er proverbou, e carren e vent ornet a c'hraç, a zereadurez hac a zignite. Sant Lois a lavar en ur guer penaus e tle peb-unan en em visca hervez e stad, en hevelep-fæçon ne allo quet ar re fur hac ar re vad lavaret, re a rit: nac ar re yaouanc lavaret, re nebeut a rit: mæs e quencas na falfe quet d'ar re yaouanc en em gontanti eus ar fæçon deçant ha dereat ma en em visquit hervez ho condition, e renquit en em arreti var an avis eus an dud fur.

# AR C'HUEC'HVET CHABISTR VARNUGUENT.

*Evit ar parlant, ha da guenta penaus e ranquer parlant a Zoue.*

AR Vedecinet a guemer un anaoudeguez vras eus ar yec'het pe ar c'hlênver en deveus un den, o feller ouz e deaud; hac hor c'homsou eo ar guir mercou ivez eus a galiteou hon ene. *Diouz ho comsou*, eme hor Salver, *e viot justifiet, ha diouz ho comsou e viot condaunet.* Prest e taolomp hon dorn eleac'h ma santomp hor bez poan, ha quer prest e taolomp hon teaud eleac'h ma ema hor c'harantez hac hor plijadur. Mar d'ema ho carantez eta hac ho plijadur e Doue, e parlantot alies a Zoue en antretienou familier pere ho pezo gant tud ho ry, gant ho mignonet ha gant hoc'h amesefyen: ya, *rac guenou an den just*, eme ar Salmist, *a vedito hac a songeo traou fur da lavaret, hac e deaud a barlanto hervez ma e just ha leal.* Hac ec'his na emell ar guenan quen tra gant o begouigou nemet mel, evelse ivez ho teaud a vezo tempret ato a vel gant Doue, ha n'en devezo quet brasfoc'h doucder eguet santout ar meuleudiou hac ar benedictionou eus e Hano sacr o redec entre ho muselliou, evel ma e raportet

evit Sant Frances pehini, o pronoņç an Hano santel eus an Autrou, a sune hac a lippe e vusellou ec'his pa dense ac'hano un douçder ar vrassa.

Mæs pa gomsot a Zoue, comsit ato evel a Zoue, da lavaret eo gant reveranç ha gant devotion; non pas oc'h ober ar suffisant nac ar prezeguer pe ar prezeguerez, mæs gant ar speret a zouçder, a garantez hac a humilite, o tistilla e quement ha ma ouzoc'h, evel a lavar ar C'hanticou sacr, ar mel dilicat eus an devotion hac eus an traou divin a veradigou eber e diou-scouarn unan hac eber e diou-scouarn un all; o pidi Doue er secret eus hoc'h ene, ma plijo gantâ ober d'ar gliz santel-se tremen bete calon ar re pere ho cleo; dreist peb-tra e ranquer ober an œuvr angelic-se en ur fæçon douç hac agreabl; non pas evel o courrigea, mæs evel oc'h inspira: rac admirabl eo an nerz e deveus ar broportion douç hac amiabl eus a un dra vad bennâc evit gounit ar c'halonou.

Na gomsit jamæs a Zoue'ta nac eus an devotion, e maniel aquid pe dre accustumanç hac e fæçon antretien, evel a reer en discourfou inutil, mæs hepquen gant attantion ha gant respet. Ar pez a lavaran evit lamet ur vanite notabl o deveus cals, pere a ra profession da veza devot, ha pere a lavar bep tro comsou santel ha fervant dre habitud

habitud hac e maniel a zifcours hep fonjal er peza leveront; ha goude o beza lavaret, e ra avis dezo ez int an hevelep tud ma tifquezont beza dre ar c'homfou caêr-fe; ar pez ne de quet coufgoude.

*Quememàn a aller da lavaret c'hoaz evit arreti ar goal acuftumanç pehini o deveus cals a dud memes ar re zevod da brononç alies hep reveranç ebet an hano a Zoue, pe a Jefus, pe a Vari hac an feurt hanvou facr-fe, pere a glever bep tro en o guenou avifiou fo-quen e farçou, e coleriou hac e difcourfou impertinant, en defpet d'an eil Gourc'hemen a Zoue pehini a zifen ouzomp na brofanimp ha na guemerrimp ezvean an hanvou facr ha fantel pere a apparchant ouz Doue hac ouz ar Sent.*

---

## AR SEIZVET CHABISTR VARNUGUENT.

*Evit an honeftis er c'homfou hac evit ar refpet pehini a dleer d'an dud.*

*PIou bennác ne beac'h quet dre e gomfou*, eme Sant Jaques, *a fo un den parfæt.* Liquit evez mad na laofquac'h coms difoneft ebet eus ho quenou: rac peguement bennác na lavarrac'h quet ar c'homfou-fe gant ur goal intention, coufgoude ar re o c'hleo a ell o receo en ur fæçon-all. Ar goms di-

sonest o coueza en ur galon sempl, a zeu d'en em asten ha d'en em leda evel ur berad eol var ar mezer, hac aviziou a teu da se-sia ar galon en hevelep-façon, ma teu d'e c'harga eus a vil songesou hac a vil dentation lubric. Rac evel ma c'hantre pouefon ar c'horf dre ar guenou ; e c'hantre ive pouefon ar galon dre ar scouarn ; hac an teod pehini a brodu ar pouefon-se, a so muntrer, abalamour, peguement bennac dre avantur n'en desse grêt droug ebet ar vinim pehini en deveus taulet, o veza cafet calonou ar re er c'hleve preservet gant ur c'honrrepouefon hac ur remed benâc, cousgoude ne de quet diouz ar valiç eus an teaud binimus-se eo ez e depandet n'en deveus grêt dezo mervel e graç Doue. Na lavaret den din penaus ne sonch quet en dra-se : rac hor Salver, pehini a ene ar songesonou, en deveus lavaret penaus *ar guenou a barlant diouz abondanç ar galon.* Ha ma na sonjomp quet er pez a leveromp, an drougsperet cousgoude a soinch cals, hac en em servich ato secretamant eus ar goal gonsouse evit treusi calon unan bennâc ganto. Lavaret a reer penaus ar re o devez debret eus a ul lousaouen galvet an Angelic, a vez ato ur c'huez douç hac ar agreabl gant o alan : hac ar re o deveus an honestis hac ar chastete en o c'halon, pehini eo ar vertuz angelic, a vez ato ive o c'homsou pur,

civil hac honest. Evit an tranu sot hac indeçant, ne fell quet d'an Abostol e ve soquen clevet hano anezo, hac hon assur penaus, *Netra ne zeu da gorrompi quement ar gomportamant vad eus a un den evel ar goal discoursou*

Mar bez lavaret ar c'homsou disonest-se en ur fæçon goloet, gant affeterez ha gant subtilite, ez int binimussoc'h cals : rac evel ur c'hlese sul lemmoc'h ma ze, sul eassoc'h a-se e c'hantre en hor c'horf, evelse ive sul lemmoc'h ha sul subtiloc'h ma ze ur goal goms, sul dounoc'h e c'hantre en hor c'halon. Hac ar re pere a soinch dezo beza tud galand ha chentil ò lavaret an seurt comsouse en antretien hac e conversation, ne ousont quet p'evit tra eo e tle beza grêt an antretienou hac ar gonversationou, rac ar gonversationou a dle beza evel un ædguenan en em assamblet evit ober ar mel eus a un antretien douç ha vertuzus bennâc, ha non pas evel un toullad guesped pere en em assamble da suna ur breinadur bennâc. Mar deu ur re sot bennâc da lavaret deoc'h comsou indeçant, disquesit eo offanset ho tiouscouarn gant quemense, pe o tisteri ho quein pe dre ur voyen-all bennâc hetvez ma fournisso deoc'h neuse ho prudanç.

Unan eus ar gouassa conditionou a ousse ur speret eo beza sujet da ober goab. Doue en deveus ur gassoni vras ouz

ar viç-se, hac en deveus grêt aveich-all punitionou bras anezàn. Ne deus netra controloc'h d'ar garantez ha mui c'hoaz d'an devotion eguet ma zeo disprijout ha caquetal an nessa; ha ne ouffet quet ober goab anezàn anes e zisprijout : ha rac-se eo ur pec'het bras meurbet ar goab hac ar c'haquet; en hevelep-fæçon ma o deveus ræson an Doctoret da lavaret, penaus ar goaperez eo ar gouassa seurt offans a ouffet da ober d'an nessa dre ar c'homsou; abalamour an offansou-all a vez grêt gant un istim bennâc eus an hini pehini a vez offanset, hac an offans eus ar goaperez a vez grêt gant disprijanç. Mæs evit ar recreation a gomsou hac a farçou dinoaz a ra an eil re gant o hentez en ur fæçon modest ha joaius, quemense a apparchãt ouz ar vertuz galvet Eutrapelii e grec, pehini a ellomp da c'hervell conversation vad. Ha dre ar farçou dinoas-se pe ar c'hoari-se a gonisou e quemerer ur recreation honest hac amiabl var an occasionou friol ha plesantus pere a ro an dud dre o imperfectionou : neuse ervat eo ret hepquen lacat evez na dremennet eus ar farçou honest ha joaiusse d'ar goaperez. Ar goaperez a laca da c'hoarsin dre ur zisprijanç; mæs ar farçou honest ha joaius a laca da c'hoarsin dre ul liberte simpl, dre ur fizianç hac ur familiarite franc assamblès gant ar gentilis eus a ur guer plesant bennâc. Sant Lois, pa falle d'ar Religiuset

coms dezân eus a un dra vras ha ferius bennâc goude ar repas, a lavare dezo : ne de quet hemâ eo ar pouent, emezan, da goms eus an fcurt traou-fe, maes hepquen d'en em recrei o coms eus a un dra bennâc hac a ve plesant ha joaus; lavaret eta peb-unan ar pez a garo evit divertissa ar gompagnunez e peb honestis. Quemense a lavare o favorisa an Noblanç a yoa endro dezân evit receo ur cherissamant bennâc digant e Vajeste. Hoguen, Philotee, tremenomp an amser dre recreation en hevelep-faeçon, ma conservimp an eternite eürus dre zevotion.

---

## AN EIZVET CHABISTR

### VARNUGUENT.

*Var ar jugeamanchou pe ar varnediguezou temerer.*

*NA varnit quet ha na viot quet barnet*, eme hor Salver; *na gondaunit quet ha ne viot quet condaunet*. Non, eme an Abostol Santel; *na varnit quet abarz an amser, quen na zui an Autrou, pehini a sclerai ar pez a so cuzet en devaligen hac a zisoloï patant ar santimanchou eus a galon peb-unan.* O peguen disagreabl eo ar jugeamanchou temerer da Zoue! jugeamanchou ha barnidiguezou an dud a so temerer, abalamour ma dint quet barnerien an eil-re var o hen-

tez, hà ma c'husurpont an ofiç hac ar guir eus hon Autrou, och'h en em emell da varn o nessa. Temerer int, abalamour ar vrassa maliç eus ar pec'het a zepand diouz an intention hac ar fanrimant eus ar galon, pehini eo ar pez a so cuzet en devaligen evidomp-ni. Temerer int, abalamour ma en deveus peb hini aoualc'h da ober och'h en em varn e-unan hep anrepreni da varn e nessa: en em varn hon-unan, ha na varnimp quet ar re-all, a so daou dra quen necesser an eil hac eguile evit na vezzimp quet barnet: rac evel ma risen hor Salver unan ouzomp, an Abostol a c'hourc'hemen eguile, pa lavar; *ma en em varnemp hon-unan, ne vemp quet barnet.* Hoguen siouaz! ar c'honrrol beo a reomp; rac ne baouesomp och'h ober ar pez a so disennet ouzomp, o varn hon nessa bep-tro: ha ne reomp jamæs ar pez a so gourc'hemennet deomp, pehini eo en em varn hon-unan.

Ret eo remedia ouz ar jugeamancbou temerer diouz ar pez a so caus d'o ober. Beza ez eus calonou trenq, c'huero ha rust naturelamant, pere a renr ivez trenq ha c'huero quement a recevomp hac a zeu, evel a lavar ar Profet Amos, *Da geinch ar jugeamant pe ar varnidigueʒ en huelen c'huero*, dre na varnont jamæs o nessa nemer gant rigueur ha gant c'huetvder. Ar re-mâ o deveus izom da goueza ette daouatn ur me-

decin mad ſpirituel: rac o veza naturel dezo ar c'huervder-ſe a galon, ez e dies dezo e zrec'hi; ha peguement bennâc na ve quet pec'het en-hi e-unan nemet un imperfection hepquen, ez e dangerus couſgoude, abalamour ma ro antre hac antretien ebarz en Ene d'ar jugeamant temerer ha d'an drougprezec. Hinienou a varn temerearamant non pas dre c'huervder, mes dre ſuperbite; o veza avis ganto, penaus diouz ma c'hiſe-laont enor o hentez, e c'huelaont o enor o-unan; ſperejou arrogant ha preſomptuus int, pere en em admir o-unan, hac en em laca quen huel en o iſtim o-unan, ma ſel-lont ouz ar reſt oll evel ouz un dra ziſter hac iſel. *Me ne doun quet evel ar reſt eus an dud*, eme ar Fariſien ſot hont eus an Aviel. Darn n'o deveus quet an ourgouil patant-ſe, nemet hepquen ur certen complaſanç o conſideri an droug eus o hentez, evit ſaouri ha lacat ſaouri doucç'h a-ſe ar mad control pehini a gueſont a ſo enno o-unan; hac ar gomplaſanç-ſe a ſo quer ſecret ha quen dies da anaout, na ell quet un den e remercout nemet mad ve a lacat; hac ar re memes a ſo ſujet dezi ne zuont quet d'e anaout nemet diſquezet ve dezo. Re-all evit en em flati hac en em excus outo o-unan, hac evit diminui ar remors eus o c'houſtianç, a zeu volontieramant da varn ha da jugi penaus eo ſujet ar re-all d'ar memes

viç ma zint o-unan ; pe da viana da guer bras viç o veza avis ganto penaus an niver bras a bec'herien a rent bianoc'h hac excusploc'h o fec'het. Cals en em ro d'ar jugeamanchou temerer dre ar bligeadur hepquen pehini a guemeront o tiscourfi hac o tivina var ar gomportamant ha var an humor eus an dud e maniel da exerci ar sperer. Mar c'hoarvez ganto dre valeur rancontr aviziou ar vironez en o jujamanchou hac en o barnidiguezou, an arroganç hac an appetit da jugi ha da varn bepret a grefc enno en hevelep-fæçon, ma vez poan oc'h o distrei diouz quemense. Ar re-all a varn dre bassion ha dre affection, o sonjal aro ar mad eus ar pez a gueront, hac o sonjal aro an droug eus ar pez a gassaont ; exceptet en un occasion admirabl na guirion cousgoude, pehini a so un effet monstrus hac a sorti eus a ur garanrez impur, imparfet, troublet, ha clân ; ar jalousi eo a fell din da lavaret, pehini, evel ma c'hoar peb-unan, evit ur fell simpl, evit an disterra musc'hoarz a zeu da varn an dud eus a infidelite hac eus a aoultriez. Erfin an amprehanrion, an ambition hac an seurt sempladureziou-se a sperer a gontribu cals alies da ober goal suspicionou ha jujamanchou temerer.

Hoguen pebez remejou'ta ouz ar viç-mâ? ar re pere a ef ar sustanç eus a ul lousaouen, a so en Ethiopii, galvet Ophiusa, a soinch

dezo guelet partout sarpantet ha traou horribl : dememes ar re pere o deveus avalet an ourgouil, an avi, an ambition, ar gasſoni, ne velont netra na guefont ez e droug ha na de da veza blamet ; ar re o deveus efet eus a ſuſtanç af louſaouen-ſe, evit beza rentet ſalo, a dle quemeret guin palm ; hac evit ar re o deveus effet eus ar viçou-mâ e lavaran ar memes tra ; eſit muia ma ellot ar guin ſacr eus ar garantez, ho tilivra a rai diouz ar goal humoriou-ſe, pere a ſo caus deoc'h da ober jugeamanchou temerer. Ar charite pe ar garantez a deveus aon na rancontre an droug, guinevel d'e glaſq e zae ; ha pa en rancontr, e tiſtro e biſaich diouta hac e teu d'e ziſcimuli ; hac evelſe e ſer e daoulagat abatz e velet er c'henta trous a gleo anezàn, ha goude e cred dre ur ſimplicite ſantel penaus ne doa quet an droug oa, nemet hepquen ar ſqeud pe un apparanç bennâc a zroug. Mar bez contraign da anaout ez oa droug, e tiſto diountâ neuſeſouden hac e claſq ancounec'hât ar ſoinch anezàn : ar charite pe ar garantez eo ar remed bras ouz peb droug, mæs iſpicial ouz hemâ. Ar re o deveus ur certen clènver, hanvet e gallec, *la jaunisse*, hac e brezonec, ar melender pe zroug ar Roue, a gueſ ez e melen quement tra en em apparis dirac o daoulagad : lavaret a reer penaus evit o renta ſalo diouz an droug-ſe e ranquer

ober dezo douguen dindan plantou o zreid lousaouen ar scleric, hanvet e gallec *éclaire* ou *chelidoine*. Certenamant ar pec'het a jugeamant temerer a so ur melender spirituel pehini a ra ma c'happaris beza droug quement tra en em bresant dirac daoulagat ar re pere a so sujet d'ar c'hlènvet-se. Hoguen piou bennàc a fell dezàn beza salo diountâ, a renq lacat ar remejou non pas ouz e zaoulagat nac ouz e entendamant, mæs ouz e affectionou pere eo treid an ene. Mar d'e douç hoc'h affectionou, ar jujamant hac ar varnidiguez, pehini a reot, a vezo douç; mar dint charitabl, ar jugeamant, pehini a reot, a vezo ive charitabl.

Presanti a ran deoc'h tri exempl admirabl: Isaac en devoa lavaret penaus oa Rebecca c'hoar dezàn; Abimelec er guelas o c'houari ganti, da lavaret e oc'h e cherissa gant ur garantez tener, ha neuse-souden e teuas da jugi penaus oa e c'hreg oa: ul lagad malîn a zeuje da jugi quent penaus e vise loan fall dezâ vise, pe mar bise c'hoar dezâ, e cundufe goal vuez ganti; mæs Abimelec a heulias ar charitapla fantimant a alle da guemerer o cridi penaus oant priedou. Ret e ober ato evelse, Philotee, oc'h ober ur jugeamant favorabl eus hon nessa e quement ha ma vezo possibl deomp; ha ma c'halle un action caout cant bisaich, e ranquet seller outhi diouz an tu ma e deveus

eaerra bisaich. Ar Verc'hes a yoa brases, Sant Joseph he Fried a vele sclear quemenfe, mæs evel ma e guele a ur c'hoftez-all o cundui ur vuez meurber santel, pur hac angelic, ne allas bisçoaz cridi e vise brasefet a enep he c'houftianç; hac evelfe oc'h en em resolvi d'e dilesel e lese ar jugeamanr a guemense gant Doue; ha peguement bennâc ma zoa cre ha violant an apparanç evit ober dezàn conceo'ur goal fantimant eus ar Verc'hes sacr-se, coufgoude ne falvezas dezâ jamæs ober ar jugeamantse anezi : mæs perac? abalamour, eme ar Speret Sanrel, ma zoa un den just : pa na ell mui an den just excusi nac an action nac an intention eus an hini ma c'hoar ervar a hent-all ez e den honest, ne c'hoaz ne fell quet dezàn e varn; mæs lamer a ra quemense eus e fperet, hac e les Doue da varn Hor Salver crucifier memes, ec'his ne alle quet excus tourafæt pec'het ar re pere o devoa-èn crucifiet, a ziminuas daviana ar valiç anezàn, o lavaret ne ouient quer petra a reant. Pa na ellomp excus ar pec'het, rentomp-èn daviana dìn a gompassion, oc'h e attribui d'ar suportapla caus a ouffe da gaour, evel ma zeo d'an inoranç pe d'an infirmire.

Mæs ha ne aller jamæs eta barn an nessa? non certenamanr, jamæs: Doue, Philotee, eo a varn ar griminalet e justiç. Guir eo,

en em fervich eus a vouez an dud a justiç evit en em rei da enrenr d'hon diou-scouarn, e drucamanchou hac e interpreret eo barnerien ar bed-mâ; ha ne dleonr pronong netra nemet ar pez o deveus desquet gantâ evel ma zint e oraclou, pa goms dre o guenou; ha mar greont autramant, o heul o fassionou hac o inclinarionou o-unan, neuse ii evit guir eo a varn, ha rac-se e vezzint barnet: rac difennet e ouz an dud e calite a dud, na varnint ar re-all.

Evit guelet hac anaout un dra, ne de quet barn eo: rac barn, da viana hervez ar frasen êus ar Scritur, a suppos un diffiçulte bennâc bras pe vian, pe var hini e ranquer deliberi da guenta: ha rac-se e lavar ar Scrirur penaus ar re pere ne gredont quet an oll articlou eus ar feiz a so barner dija, abalamour na deus quet da zoueti êus o daunation. Ne de quet droug eta doueri eus an nessa, eme vezo c'hui? salocraç-sur; rac ne de quet difenner doueti, nemet hepquen barn; mæs ne de quet cousgoude permetet doueri na suspicioni nemer ric-a-ric, e quement hepquen ha ma hor c'hontraign ar ræsonou hac ar mercou da zoueti, anes e ve remerer an douetançou hac ar suspicionou. Ma en divise ul lagad malin guelet Jacob, pa bocas da Rachel e quichen ar punç; pe ma en divise guelet Rebecca oc'h accepti ar brasseledou hac ar c'hleier dis-

couarn digant Kliefet, pehini a yoa un den ha ne doa quet anavezet er vro-se, ne deus douet ebet n'en divise droug-songer eus an diou blac'h-se, pere a yoa un exempl a chasteté, hoguen hep ræson hac hep sujet vise: rac pa vez un action indifferãt anezi e-unan, oc'h allout beza ha droug ha mad; ur suspicion temerer eo tenna ur goal gousecanç anezi, nemet cals a circonstançou a roe leac'h cre da guemense: ur jugeamant temerer eo ive tenna cousecanç eus a un action evit blam an den: mæs an dra-màn a livirin sclerroc'h eber.

Erfin ar re pere o deveus fourci bras eus o c'houstianç, ne dint nemeur sujet da ober jugeamanchou temerer: rac evel ma teu ar guenan, o velet ar brouillarzou hac an amser drist ha couabrec, d'en em denna en o c'hest evit menagi hac embreguer ar mel, evelse songesonou an eneou mad ne sortiont quet var objedou brouillet nac etouez an actionou tenval ha couabrec eus an nessa; mæs evit trei divarnezo, en em dennont hac en em zestumont er galon evit furmi ha menagi en interieur ar resolutionou mad d'en em amanti o-unan. Micher un Ene lesirec hac inutil eo en em amusi da examina buez an nessa; excepti a ràn ar re pere o deveus carg eus a re-all quen e famil hac e tieguez, quen e public: rac un darn vras eus o c'houstianç a gonsist o lacat evez hac o'veilla var

hini ar re-all ; greant eta o dever gant earantez, ha divar guemense en em zalc'hent en o-unan evit ar sujet-mâ.

## AN NAVET CHABISTR VARNUGUENT.

### *A henep an Droug-prezec.*

AR jugeamant remerer a brodu an inquietud, an disprijanç eus an nessa, an ourgouil hac ar gomplesanç ac'hanomp hon-unan, ha câr viç-all meurber domachus d'hon ene, entre pere an droug-prezec a zalc'h ar renq guenta, evel ar guir vocen eus ar gonversationou hac eus an anretienoù. O perra n'am eus-me unan eus ar glaoutan divar an aurer santel da douich ouz musellou an dud, evit ma ve lammet a vechançete anezo, hac effacet o fec'her, evel a eureu ar Seraphin, pehini a burifias guenou Isai ! Nep a lamme an droug-prezec eus ar bed a lamme anezân un darn vras eus ar pec'hejou hac eus ar vechancerer.

Piou-bennâc a lam injustamant ar reputation vad digant e nessa, ouzpen ar pec'her, pehini a goumet, ez e obliger da ober raparation en ur fæçon bennâc diouz an feurt droug-prezec en deveus great : rac ne ell den antren ebarz en Eê ganr madou e nessa, hac etre an oll madou exterieur ar reputation eo ar guella mad. An droug-

prezec a so ur speç a vuntr; rac teir buez hon eus; ar vuez spirituel, pehini a gonsist e graç Doue; ar vuez corporel, pehini a gonsist en ene; hac ar vuez civil, pehini a gonsist er reputation. Ar pec'het a lam digueneomp ar guenta buez, ar maro a lam digueneomp an eil, hac an droug-prezec a lam digueneomp ar drede: mæs nep a zroug-prezec a gustumi gant un taul teaud hepquen ober tri muntr, dont a ra da laza e ene hac ene nep er c'hleo dre ur muntr spirituel, hac e lam ar vuez civil digant an hini ma troug-prezec anezàn. Rac, evel a lavare Sant Bernard, hac an hini a zroug-prezec, hac an hini a gleo droug-prezec o deveus o daou an Diaoul ganto, mæs unan en deveus-èn en e deaud, hac un all en e scouarn. David o coms eus an droug-prezeguerien a lavar evellen; lemmet o deveus o zeaud, emezàn, evel hini ar Sarpant. Hoguen ar Sarpanr en deveus un teaud forc'het a zaou vec, evel a lavar Aristot; ha toudememes eo hini nep a zroug-prezec, pehini gant un taul pic hepquen a zeu da ampouesoni discouarn nep er c'hleo, ha reputation nep ma coms anezàn.

Me ho supplí eta, Philotee, na zeuot jamæs da zroug-prezec eus a zen na directamanr nac indirectamant. Liquit evez na impossac'h ha na damallac'h faussamant crim na pec'het ebet da zen, ha na zisculiac'h ar cri-

mou hac ar pec'hejou pere a so secret, ha na zeuac'h da vraffaat ar re pere a so anavezet patant, na da interpreti pe da drei e droug an œuvr vad, na da nac'h ar mad pehini a ouzoc'h a so en un den, na d'e ziffimuli maliciusamant, na d'e ziminui dre ho comsou : rac er façoniou-se oll e c'hoffançac'h Doue bras ; ha dreist-pep-tra o c'haccus e faus, hac o nac'h ar virionez e prejudiç d'an nessa : rac un doubl pec'het eo lavaret gaou ha noasout assamblès d'an nessa.

Ar re pere evit droug-prezec a ra presaçou a enor o commanç dre lavaret vad, pe a lavar traouigou gentil eus a un den e mesc an droug a leveront anezàn, eo ar re fina hac ar re vinimussa eus an oll droug-prezeguerien. M'en assur deoc'h, emezo, er c'haran, hac ez e ivez un den gentil ; hoguen coussgoude ret e lavaret ar virionez, faut en deoue oc'h ober an dromplerez a eureu ; ur plac'h vertuzus eo, hoguen faziet e bet, surprenet oue, hac an seurt discoursou-se. Ha ne velit-hu quet an artifiç ? an hini a falvez dezan tenna gant an arbalastr, a faich endra ell ar bir etresè hac ennâ, hoguen n'er gra nemet evit e zardi hac e lanci gant mui a nerz : seblantout a ra ivez e teue ar re-mâ da faicha an droug-prezec etresè hac enno, mæs n'er greont nemet evit disvanta creoc'h a-se o zaul teod, evit ma c'hantreo larcoc'h

larcoc'h e calonou ar re a gleo. An droug-prezec pehini a reer e fæçon ober goap, a so crueloc'h eguet quement seurt droug-prezec-all a so tout: rac evel na d'e quet binimus bras anezi e-unan ur certen loufaouen hir galvet ar ciguen, ha ma e deveus ur vinim lent, pe ouz hini e c'hallet eas remedia; mæs pe ouz hini ne deus remet ebet andal ma vez œuvret gant guin: evelse ivez an droug-prezec, pehini aneză e-unan a dremenne prest dre ur scouarn hac a fortie dre un all, evel a lavarer, a zeu d'en em arreti ha da chom ferm e cervell nep a vez o clevet, pa vez accompagnnequeat an droug-prezec-se gant ur guer subtil ha farçus bennâc. Beza o deveus, eme Zavid, ar vinim eus an aspic etre o musellou, an aspic a flem casi hep er santeur, hac e vinim a ro neuse souden un debron agreabl; ar pez a ra d'ar galon ha d'an antraillou en em asten hac en em zigueri da receo ar vinim-se pe ouz hini ne deus remed ebet pelloc'h.

Na livirit quet hen-a-hen a so ur mezvier; peguement bennâc ma ho pe-èn guelet mezo, na quen neheut, un aoultrier eo hac un den abominabl, peguement bennâc ma ho pe-èn cafet oc'h ober un action issam evelse: rac un action hepquen ne ro quet an hano d'an dra. An heaul en em arretas ur veich evit ma c'hounesse Josue ar victor, hac a dêvaleas ur veich-all evit ma c'hou-

neſſe hor Salver e hini ouz ar groas; nicun ne lavaro couſgoude penaus e ve an heaul ſtabl hac immobil na tènval evit quemenſe. Noe a vezvas ur veich; ha Loth ur veichall pehini a gommetas ouzpen en e vezvinti ur pec'het bras gant e ziou verc'h; couſgoude ne doan quet mizvierien nac an eil nac eguile, nac an diveza-mâ ne doa quet ivez un den abominabl, na Sant Per ne doa quet ur blasfemeur evit beza blasfemet ur veich. Evit quemeret an hano eus a ur viç peautramant eus a ur vertuz, e ranqueur beza great un avaçamant hac un habitud bennâc ebarz. Un dra faus eo eta lavaret ez e un den colerus pe laër, evit e veza guelet ur veich hepquen o coleri pe o laerez.

Peguement bennâc ma ve bet un den vicius a hed pel, e ven lequeat e dander da lavaret ur gaou oc'h e c'hervell un den vicius. Simon al Lofr a c'halve Madalen pec'heres, oc'h e beza bet pec'heres a nevez a yoa: gaou a lavare couſgoude; rac ne doa mui, mæs ur benirantes ſantel oa: evelſe ivez e quemeras hor Salver he c'haus da zifen. Ar Fariſien foll-hont a guemere ar Publiquen evit ur pec'her bras, pe martreſe ſo-quen evit un den injuſt; un aoultrier, hac ur raviſſeur; mæs en em drompla a rea cals: rac en inſtant-ſe memes oa juſtifiet ar Publiquen-ſe ha renret mignon da Zoue. Allas! pa zeo quer bras ar vadelez a Zoue,

ma zeo suffisant ur moument hepquen evit obteni e c'hraç, pebez assuranç a ellomp-ni da gaout e ve pec'her an den hirio, evintan da veza deac'h ? an deiz diaguent ne dle quet barn an deiz presant, nac an deiz presant ne dle quet barn an deiz diaguent, ne deus nemet an deiz diveza a guement o barn oll. Ne ellomp james eta lavaret e ve mechant un den hep danger da lavaret gaou : ar pez a ellomp da lavaret e cas ma ve ret parlant, eo ma c'heureu an droug-m'an-droug, ma en deveus goualvevet en amser-m'an-amser, pe na ra quet ervad bremá ; næs ne aller tenna consecanç ebet eus an deiz deac'h d'an deiz hirio ; nac eus an deiz hirio d'an deiz deac'h, ha nebeutoc'h c'hoaz d'an deiz varc'hoaz.

Peguement bennâc ma ranquer beza dilicat bras da zioualL diouz an droug-prezec, eo ret coufgoude lacat evez ouz un extremite pe en hini e çouez darn, pere gant aon na zroug-prezequent, a veul hac a lavar vad eus ar viç. Mar be unan bennâc hac en deffe un teaud fall en effet, ne dleit quet lavaret evit e excus, e ve libr ha franc en e gomsou : un den, hac a so patantamant vean ha glorius, ne dleit quet lavaret e ve generus ha propr ; hac ar privoteou pe ar gestou dangerus, ne dleit quet o hênvel simplicite pe naifete, pe civilite ; na roit quet d'an disoboissanç an hano a fermete,

na d'an arroganç an hano a franchis pe a gouraich; na d'an amourousdet an hano a vignonaich: non, Philotee ne ranquer quet favorisa, nac azeuli ar viç hac antreteni at re-all ennâ varzigarez dioual diouz an drougprezec; hoguen ret e lavaret rontamant ha franchamant an droug eus an droug, ha blam ar pez a dle beza blamet: oc'h ober evelse e c'hlorifiomp Doue, mar er greomp gant ar c'honditionou varlerc'h. Liquit evez outo, chetu-ii amâ.

Evit blam en ur fæçon meulabl ar viçou eus hon hentez, eo ret e ve profitabl an dra-se pe da nep ma comser anezân, pe d'ar re ma comser dirazo. Pa recitet dirac pa-c'het ar familiariteou hac ar gestou imprudant eus a hen-a-hen, pere a so scletamant dangetus; pa gounter dirazo an dissolution hac al libertinaich eus a hemâ pe eus a hounnont er c'homsou hac er fæçonou, pere a so patantamant lubric; ma na vlamian libramant an droug-se, ha mar falvez din e excus, an eneou tener-se, pere a so o clevet, a guemero diouz quemense occasion d'en em relachi ha d'en em laosçaat da un dra bennâc evelse: o frofit eta a c'houlen nia teuen da vlam franchamant an traou-se neuse-souden, nemet beza e c'hallen reservi d'e ober en un occasion-all guell, ha gant bianoc'h prejudiç d'ar re ma comser anezo.

Oufpen quemense c'hoaz eo ret e c'hap-

patchante ouzin parlant var ar fujet-fe, evel mat doun eus ar re guenta fo er gompagnunez, ha ma na barlanten, e feblante penaus e c'happrouven ar viç. Mat doun eus ar re zifterra fo er gompagnunez, ne dlean quet antrepreni da ober ar reprimant : hoguen dreift peb-tra eo ret e ven juft ha judcic em c'homfou evit na livirin quet ur guer hepquen muguet na tanquer. Dre exempl; mar blamàn ar geftou hac ar privoteou eus an den yaouanc hac eus ar plac'h-fe, abalamour ma zint re libr ha re zangerus; ah Doue, Philotee! ret e din' neufe lacat evez da zerc'hel juft ar valanç evit na zeuin quet da grifqui an droug a boues ur c'hreunen hepmuiquen : ma na deus eno nemet un imprudanç fimplamant, ne livirin quet davantaich eguet a fo; ma na deus nac imprudanç na guit appatanç a zroug, nemet hepquen ma c'halle ur fperet malicius bennàc tenna ac'hano ur pretext a zroug-prezec; neufe pe ne livirin netra tout, pe ne livirin nemet an dra-fe memes. Va zeaud, endra varnàn va neffa, a fo em guenou evel ur rafouër e dorn ur Chirurgien, pehini a fell dezâ troucha etre an nervennou hac ar gouaziet. Ret eo e ve quer juft an taol a toùn, na livirin na mui na nebeutoc'h eguet a fo. Hac er fin eo ret dreift peb-tra, pa vlamot ar viç, lacat evez da efpern muia ma ellot nep a fo fujet dezàn.

Guir e penaus evit ar bec'herien pere a so issam, public ha patant, e c'haller coms anezo libramant, nemet er granr gant ur speret a charite hac a gompassion, ha non pas gant arrogançc ha gant presomption, nac evit en em blijout e droug an hentez; rac an dra-se ne aparchant nemet ouz ur galon vil ha disneg. Excepti a ran dreist an oll an adversourien douet da Zoue ha d'e Ilis: rac ar re-se a ranquer da zieria endra aller, evel ma zeo an Heretiquer, an Hugunautet, ar Sifmatiquet hac ar pennou anezo: rac un dra vad eo crial var ar bleiz, pa vez etouez an dènvet ha memes peleac'h bennac e ve. Peb-unan a guemer al liberte da varn ha da vlam ar Brincet, ha da lavaret droug eus a Nationou-pobl toutantier hervez ar santimanchou en deveus anezo: Philotee, na rit quet ar faut-se: rac ouspen an offans da Zoue, e c'halle an dra-se tenna deoc'h naouspet seurt querell.

Pa glevit accus ha droug-prezec ur re, rentit douetus an accusation hac an droug a glevit, mar gu'illit e ober gant guiriunez; ma na illit quet, excusit an intention eus an hini a so accuset, ha ma na illit quet an dra-se quennebeut, disquezit hoc'h eus compassion ountâ, ha troït prepos, o caout memor hoc'h-unan hac o tigaç memor ive d'ar gompagnunez penaus ar re pere ne gouezont quet e faut, n'o deveus an obligation a gue-

menfe nemet da Zoue. Liquit ho poan en ur façon douç bennâc da ober da nep a lavar an droug, antren ennàn e-unan : livirit ur mad all bennâc, mar gouzoc'h, eus a nep fo offanfet a droug-prezeguet.

## AN TREGONTVET CHABISTR.

### *Avisou-all c'hoaz e quenver ar parlant.*

HOn langaich hac hor parlant a dle beza douç, franc, fincer, naïf, ha fidel. Liquit evez n'en em fervichac'h eus a gomfou doubl ha tromplus, nac eus a nep feurt finesfaou ha feintifou en ho parlant; peguement bennâc na ve quet mad lavaret ato peb-feurt guirioneziou, jamæs coufgoude ne de permetet mont a enep ar virionez : en em acuftumit da veza quer fincer, na leverot jamæs an difterra gaou gant hoc'h anaoudeguez nac evit en em excus nac evit netra tout, o caout memor penaus Doue a fo un Doue a virionez : mar c'hoarvez deoc'h lavaret ur gaou bennâc dre zievezdet, ha mar gu'illit e gourrija var ar Plaç dre un explication pe ur taparation bennâc, courrigit-èn : ur guir excufation e deveus cals mui a c'hraç hac a nerz da ober an excus eguet ar gaou.

Peguement bennâc ma c'haller aviziou gant furnez ha gant prudanç diffimuli ha golo ar virionez o coms en ur façon artificius bennâc; an dra-fe coufgoude ne ran-

quer quet da bratica nemet a traou a goufecanç, pa er goulen fervich Doue hac e c'hloar fcleramant; emeas ac'hano e dangerus en em fervichout a gomfou artificius; rac evel a lavar ar goms facr, ar Speret fantel ne chom quet en ur fperet doubl ha diguifet. Ne deus fineffa ebet quercouls ha quement da veza defiret, evel ar fimplicite. Ar brudançou monden hac ar fineffaou charnel ne apparchantont nemet ouz bugale ar bed; mæs bugale Doue a ya gant an henteun hep clafq troïdellou, hac o deveus ur galon difpleg ha dirid; nep a vale fimplamant, a vale hardimant, eme ar Fur. Beza gaouiad, beza doubl ha beza diffimulet a roi ato tefteni eus a ur fperet fempl a vil.

Sant Auguftin en devoa lavaret er pevare lefr eus e gonfeffionou, penaus e ene hac ene e vignon ne doant nemet unan, hac en devoa eas ouz ar vuez-mâ goude ma oa maro e vignon, abalamour na falle quet dezâ beva en hanter hepquen, ha penaus ivez abalamour da-fe memes en devoa aon na c'hoarvife dezân mervell, evit na varvfe quet e vignon na eals na nebeut.

Ar c'homfou-mân a feblantas dezân goudefe re artificius ha re affectet ha deguifet, en hevelep-fæçon ma en deveus-ii revoquet ha reprenet ebars el left eus e retractationou oc'h o guervell comfou fot hac indeçant. Ha c'hui na vel, Philotee, peguen di-

licat ha peguer sansibl oa an ene caër ha santel-mâ e quènver an affeterez hac an diguisamant a gomsou. Certenamant un ornamant vras eus ar vuez Christen eo ar fidelite, ar simplicite hac ar sincerite ebarz er c'homsou. Lavaret em eus, eme Zavid, me a lacai evez ouz va c'hompontamant, evit na bec'hin quet em c'homsou. Liquit gard, emezâ, va Doue, var va guenou, hac un nor da serra var ma musellou, ha na bermetit quet e gonsante va c'halon da lavaret comsou malin ha tromplus evit clasq en em excusi em pec'hejou.

Un avis, pehini a roas ar Roue St. Lois, eo na zeuimp quet da zemanti den o controlia pe o repren e gomsou, nemet pec'her pe zomaich bras ve deomp chom hep e ober, evit d'ar fin evita peb contestationou ha peb disputou : mæs pa vezomp obliget da lavarer ar c'hontrol d'ar pez a lavar un all ha da opposi hon santimant ouz e hini, e rencomp usa gant un douçder ha gant un adresf bras bep fallout violanti na contraign e speret : rac endeun ne c'hounezer netra evit quemeret an rraou gant rufter ha gant c'huervder.

Ar parlant nebeut, pehini a so quement recommandet gant an dud fur aveich-all, ne dleer quet da entent ec'his pa na ranquer lavaret nemeur a gomsou ; mæs dre ar parlant nebeut-se e c'hententer, penaus ne ran-

quer lavaret nemeur a gomsou inutil : rac e quènver ar parlant, ne feller quet ouz ar gantite, mæs ouz ar galite eus ar c'homsou: hac e seblant din penaus e ranquer lacat evez ouz an diou extremite-mâ. Rac un den a rae re an ententet, ar sioul hac ar poset, hac a revusse contribui en discoursou familier pere a vez grêt er gonversation hac en antretien, a zisquesse caout pe ur certen disfiziançc, pe ur certen disprigeanç eus a nep a so er gompagnunez : un den ive pehini ne baouesse o parlant hac o vabillat hep rei na spaç na commodite d'ar re-all da barlant diouz o souhet, a zisquesse beza ur pen avel hac ur pen liger. Sant Lois na gase quet mad, parlant e cusul hac e secret, pa vezer e compagnunez, ispicial ouz taol; gant aon na lacaet ar re-all da sonjal penaus e vet o lavaret droug anezo. Nep a so ouz taol e compagnunez vad, emezâ, hac en deveus un dra bennâc a joaius hac a blesant da lavaret, a dle e lavaret en ur fæçon, ma en entento an oll : ha mar deo un dra a gousecanç, na false quet dezâ er g'ouffe an oll, e tle tevel var an dra-se hep coms anezân nac e cusul, nac e nep fæçon.



# AR C'HENTA CHABISTR HA TREGONT.

*Var an tremen amser hac ar recreation ha da guenta var ar recreationou licit ha meulabl.*

A Viziou ez omp contraign da relachi ha da recraï hor speret hac hor c'horf ivez en un divertissamant bennâc. Sant Ian Evangelist, evel a lavar en den eürus Castian, a oue cafet ur veich gant ur chasseur o tou-guen ur glujar var e zorn, hac oc'h e cherissa, evit en em recrei; ar chasseur a c'houlennas ountâ, perac un den santel evel ma zoa-èn, e tremene an amser gant un dra quen dister ha quen indin eus e gondition? ha Sant Ian a respontas dezàn evellen: perac c'hui ne zouguit-hu quet bantet ato an arbalest-se, a so gueneoc'h o chasseal? gant aon, eme ar chasseur, ma e dalc'hen pleguet ha bantet ato evelse, na golle an nerz d'en em zisplega ha d'en em zisvanta cre pa em be izom da denna gant-hi. Na vezet quet estrainch gueneoc'h eta, eme an Abostol dezâ, ma na zeuàn-me quet ive da zerc'helt bantet ato va speret, ha mar deuàn da relachi ha da laosca ur nebeut e attantion hac e application, o quemeret ur recreation bennâc evit en em applica goudese gant mui a

gouraich hac a ferveur da gontempli ar Myfteriou divin. Ne deus douet ebet na deo ur viç beza quer rigolius quer ruft ha quer gouez, na falfe quet deomp quemeret evidomp hon-unan ne permeti evir ar re-all nep feurt recreation. Quemeret an ear, en em bourmen, en em antreteni eus a draou joaius hac amiabl e peb honeftis, c'hoari ganr un dra zeçant bennâc, mufica pe gana guerfiou ha foniou honeft, c'hoari caftellic pe c'hoari gadic, pe en em zivertiffa en ur fæçon-all bennâc evelfe gant moderation ha gant modefti, ar voafet en ur parr hac ar merc'her en ur part-all, a fo recreationou quen honeft, na deus izom, evit en em fervichout ervat anezo, nemet eus ar brudanç commun, pebini a ro da bep tra e renq, e leac'h, e vufur, hac e amfer.

Ar c'hoariou, ma fervich enno ar gounit da bris ha da recompans evit an adres hac an agilite eus ar c'horf, p'evit an higin hac an habilite eus ar fperet, evel ma zeo c'hoari'r volot, c'hoari'r boulou, c'hoari'r c'hillou, c'hoari'n damier pe c'hoari'r va-ell, hac an feurt c'hoarion-fe a fo recreationou honeft ha licit anezo o-unan; ret eo hepquen dioual diouz peb exces, evit na lacaor quet enno na re a amfer, na re a bris rac mar gu'impliger ganto re a amfer, ne de quet ur recreation eo, un occupation eo; ne foulager nac ar fperet nac ar c'horf, er

c'hontrol en em intourdia hac en em geina eo a reer. Pa vez bet un den pell oc'h ober ur c'hoari bennâc, pe ouz hini e renq beza attantif ha lacat evez mad, e vez morfountet ha squizet oll e speret : ha pa vez choumet ive queit-se da ober ur c'hoari-all bennâc, eleac'h ma zeus trevell d'ar c'horf, ne de quet recrei ar c'horf eo an dra-se, mæs e fatiga. Mar d'e re vras ivez ar pris, da lavaret eo at som pehini a vez lequeat er c'hoari, e teu affectionou ar c'hoarieurien da veza diregler; hac oufpen-se un dra injust eo lacat pris bras en habiliteou, en higinnou hac en agiliteou quen difter ha quen inutil, evel ma zeo ar c'hoariou. Hoguen dreist pep-tra liquit evez, Philotee, na guemerrac'h attaich ha re a affection evit an traou-se oll; rac peguen honest bennâc ve ur recreation, ur viç eo lacat ar galon hac an affection en-hi. Ne quet lavaret a rànme, na ranquet quemeret plijadur er c'hoari endra vezer oc'h e ober; rac anes ne ve quet a recreation, mæs lavaret a ràn ne renq quet un den lacat e affection en drase, evit e zesirout, evit en em amusi hac evit en em ampressi gant quemense.



## AN EIL CHABISTR HA TREGONT.

*Var ar c'hoariou difennet.*

AR c'hoariou eus an dinçou hac eus ar c'hartou, hac an hevelep c'hoariou-se, pe en re e tepand ar gounit principalamant diouz an hazard ; ouzpen ma zint recreationou dangerus, evel an dançou, ez int ive simplamant ha narurelamant goal recreationou, pere a so da veza blamet ; ha racse int difennet dre al lesennou quen Civil quen Ecclesiastic Mæs pebez droug a so er c'hoariou-se, eme viot-hu? an droug eo, na c'herru ar gounir enno, non pas hervez ar ræson, mæs hervez ar sort hac an hasard, pehini a gouez alies gant nep na verite netra hervez an habilite hac an higin : offanset eo ar ræson era en dra-se. Ya hoguen, eme vezo c'hui, contant oump an eil-tu hac eguile da c'hoari er gondirion-se. Quemense a so mad evit disquez penaus nep a c'hounez ne ra gaou ebet ouz ar re-all, mæs ne ampeich quer na d'e ar gondirion hac ar c'hoari controt d'ar ræson ; rac ar gounir, pehini a dle servichout da recompans evit an industri, hac evir an habilite pe an higin, ne servich en seurt c'hoariou-se nemer da recompansi ar sort hac an hasard, pehini ne verit recompans ebet, pa na zepand na cals na nebeut diouzomp.

Ouzpen-ſo ar c'hoariou-ſe a zoug an hano a recreation hac a-ſo grear evit quemenſe, ha couſgoude ne dint morſetout ur recreation, mæs un occupation geinus : rac penaus e c'halle beza recreation un exerciç, pe en hini e ranquer derc'hell ar ſperet hantet hac appliquer gant un attantion continuel, ha geinet aro gant an inquierud, an amprehantion hac an appreſſamant? hac en ſo application nac attantion eber triſtoc'h, enoüiſſoc'h ha melancoliuſſoc'h eguet hini ar c'hoarieurien? evelſe ive ne ranquer quet parlant var o c'hoari, ne ranquer quet c'hoarzin, ne ranquer quer paſſaat, peaurramant cheru-ii e dipit hac e coler.

Erfin ne deus quet a joa en ſeurt c'hoariou-ſe nemet o c'hounir; mæs ha ne de quer ur goual joa e hounnez, pa na aller e c'haour nemet dre ar c'holl hac an diſplijadur eus an neſſa? ſuraoualc'h ez e hounnez ar rejouiſſanç iffam. Evit an teir ræſon-mâ'ra eo difenner an ſeurt c'hoariou-ſe. Ar Roue bras Sant Lois o c'houzout penaus edo e Vreur hac un Autrou-all o c'hoari, a ſavas peguement bennâc ma oa clân, hac a yeas d'o c'hambr en ur vrancellat quer ſempl oa, hac o veza quemeret an dinçou pe ar c'harrou hac un darn eus an arc'hant pehini a yoa er c'hoari, o ſtrincas dre'r preneſtr er mor gant ur gourtouç vras outho. An Demeſell chaſt ha ſantel Sara, o

parlant ouz Doue eus he innoçans hac eus he c'homportamant vad, a lavare; c'hui a oar ervat, emezi, va Doue, penaus ne doun biscoas en em boullet etouez ar c'hoarieurien

## AN TREDE CHABISTR HA TREGONT.

*Penaus eo ret beza fidel da Zoue hac en occasionou bras hac er re vian.*

AR Pried sacr e Cantic ar C'hanticou a lavar penaus e gounezet e galon gant e vignonez e pried dre voyen unan eus he daoulagat ha dre voyen unan eus a vleo he fenn. Etre an oll guevrennou exterieur eus a gorf an den, ne deus nicun a guement a ve noploc'h, eguet al lagad, na disterroc'h eguet ar bleo. Ha rac-se e fell d'ar Pried divin rei da entent penaus ne de quet hepquen an œuvrou bras eus an dud devot eo a so agreabl dezân, mæs ivez ar re zisterra hac ar re vila; ha penaus evit e servicha diouz e c'houd e ranquet caout ur sourci bras d'e servicha ervat en traou bras hac huel hac en traou bian ha dister, pa ellomp gant'an eil re hac o hentez anezo oll gounit e galon dre garantez.

En em breparit eta, Philotee, da souffr cals a affliction ou bras evit hor Salver, memes ar verzerinti: en em resolvit da rei de-

zàn quement hoc'h eus a breciussa, mar be e volontez e güemeret, daoust pe hoc'h archant hac ho madou-all, daoust pe ho tad, ho mam, ho preur, ho c'hoar, ho pried, ho pugale, pe re-all ma hoc'h eus muia carantez outho, ha memes ho taoulagad hac ho puez ive: rac da guemense e tleit prepari ha dispos ho calon. Mæs endra na zigaç quet ar Brovidanç divin affliđionou quet sansibl ha quet bras-se deoc'h, ha na c'houlen quet digueneoc'h ho taoulagad, roit dezàn da viana ho pleo; ne a fell din lavaret, supportir gant doucder an injuriou munut, an incommoditeou bian, hac ar c'hollouigou dister pere a ell erruout gueneoc'h bemdez: rac dre voyen an occasionouigou disler-se, mar o recevit gant carantez ha gant resignation d'e volontez, e c'hounessot antieramant e galon, hac e reot ma vezo tout deoc'h. Ar chariteouigou hac an alusennouigou-se, pere a rit bemdez; ar boan benn-se, at boan dent-se, an difluxion-se, an humor chagrinus ha bigarre-se eus a nep ma emaouc'h assambles gantâ pe ganti, an accidant-se a so ertuet gant un dra bennâc oc'h e detri, an disprijanç pe ar mouzerez hac ar rebut-se hoc'h eus diouz ur re bennâc, at c'hol-se eus ho c'heurieu, eus ho chapeler, eus ho coualen, eus ho mouchouer, pe eus un dra zister-all bennâc evelse; an nebeudic incommodite-se o

vont da gousquer abret hac o fevel mintin da bidi Doue, da vont d'an Oferen, da vont da Gommunia; an nebeudic mez-se oc'h ober certen actionou a zevotion dirac ar re-all; bref an oll souffrançouigou ha poaniouigou-se, quen var ar c'horf quen var ar speret, o veza quemeret hac acceptet gant carantez abalamour da Zoue a ro ur gontantamant vras meurbet d'e vadelez divin, pehini evit ur verennat dour hepquen e deveus prometet ar mor eus a bep eürusdet d'e servicherien fidel: hac evel ma en em bresant an occasionou-se da bep mare, ur voyen vras evit destum cals a binvidiguez spirituel eo ober un usaich mad anezo.

Pa em eus guelet e buez Santes Catell a Sienne quement a ravissamanchou hac a elevationou a speret, quement a zilcoursou sur, hac a bredicationou memes great ganti; n'em eus quet douetet, n'e deveus bet ravisset gant al lagat-se a gontemplation calon he Fried celestiel: mæs ne doun quet bet nebeutoc'h consolet, pa em eus-hi guelet e queguin he Zad o trei ar ber gant humilite, o brepari ar bouet oc'h embreguer an toas da lacat er forn, hac oc'h ober ar servichou disterra eus an ty gant ur gouraich leun a garantez en andret he Doue: ha ne istiman quet nebeutoc'h ar veditation vian ha dister pehini a rea e mesq ar servichou vil hac isel-se, eguet an extasou hac

ar raviſſamanchou a deoue quellies a veich, pere ne ouent roer dezi martefe nemet e recompans eus an humilite, eus ar ſoumiſſion hac eus ar ſimplicite-ſe. Cheru ama he meditation hac he reflexion er ſervichou diſter-ſe, pa veze o prepari e vouet d'he Zad, e quemere en he ſperet evel pa er graſe evit hor Salver, evel ur Santes Martha, o conſideri he Mam e plaç an Itron Varia, hac he Breudeur e plaç an Ebeſtel ; hac er fæçon-ſe en em gourage da ſervicha en he ſperet an oll gourtiſanet celeſtiel, hac en em lequea da ober ar ſervichou diſter-ſe gant un doucder vras, abalamour ma c'houie ervar ao volontez Doue quemenſe : lavaret em eus an exempl-mâ, Philotee, evit ma c'houiot peguen important eo dreſſi covat hon oll actionou da ſervich Doue, peguer vil ha peguen diſter bennac e c'hallent beza, oc'h o ober oll er guel da blijout d'e Vajeſte divin.

Evit quemenſe ho cuſulian hac hoc'h exhortàn muia ma ze poſſibl din da imita ar vaoues cre-hont, pehini a ſo bet quer meulet gant ar fur Salomon hac ar repreſant un ene mad ha pehini, evel en deveus lavaret, a laquea he dourn da ober traou cre, traou bras ha traou caer, ha couſgoude ne leſe quet na neze ha na droe ar verzid. He dourn e deveus impliget e traou cre, ene ar Fur, hac he biſitat o deveus quemeret ar verzid.

Liquit ho tourn ive da ober traou cre ha traou bras, oc'h en em exerci da ober oræson ha meditation, da frecanti ar Sacramanchou, da rei carantez Doue d'an eneou, da fcuilla infpirationou mad e calonou ar reall, hac erfin da ober œuvrou bras, œuvrou a goufecanç, ervez ar ftad hac ar vocation ma emaouc'h o veva. Mæs na ancounec'hait quet ivez ho querzit hac ho quiguiel (ouz peb ene mad e comfer amâ quen a c'hoas quen a voues.) N'ancounec'hait quet ho querzid, da lavaret eo, pratiquir ar verruzioùigou difter hac humbl-fe, pere a grefq evel boquejou ec'hats treid ar Groas, ec'his ma zeo renta fervich d'ar beorien, guelet an dud clàn, caout fourci eus a dud o ty hac eus ho famil hac eus an œuvrou pere a zepand diouz ar fourçi-fe, ha caout un diligeanç profitabl pehini n'ho lefo quet da veza lefirec na da goll an amfer. Hac e mefq an traou-fe oll, etouez an oll fervichou hac an oll fourciou-fe raolit an hevelep confiderationou hac an hevelep reflexionou mad pere am eus lavaret brema-fouden eus a Santes Catell a Sienne.

An occafionou bras da fervicha Doue n'en em brefantont nemeur a veich, mæs ar re vian a erru alies. Hoguen piou bennac a vezo fidel en occafionou bian hac e nebeut a dra, eme hor Salver, a vezo etabliffet var gals : grit eta peb-trâ en hano hac er

guel a Zoue, hac e reot ervat peb-tra; pe c'hui a zebro, pe c'hui a efo, pe c'hui a goufco, pe c'hui en em zivertiffo, pe c'hui a droi ar ber, pe c'hui a raï un dra-all, nemet e c'houïot ervar menagi hoc'h afferou hac hoc'h oll fourciou er guel a Zoue, e profitor aro cals dirazàn, och'h ober quemenr a reot abalamour ma fell dezàn marquirit; va Doue, me ra quemenná evit plijout deoc'h, ho volontez hezer great.

## AR PEVARE CHABISTR
### HA TREGONT.

*Penaus eo ret caout ur speret just ha ræsonabl.*

NE doump tud nemet dre ar ræson, ha coufgoude ez e ral ha dibaud caout tud hac a ve ræsonabl e guirionez : abalamour ma custum hon amour propr hon distrei diouz ar ræson och'h hor c'hundui insansiblamanr e mil feurt injustiçouigou ha fazioui-gou en andret hon neffa, pere a so dangerus evito da veza dister, ha pere, evel al lern munud, ma coms ar Scritur anezo er C'hanticou, a zeu da zegati ha da ruina ar guini; rac abalamour ma ze bian ha disler ar faziou-se, ne lequeer quet a evez ouro; hac abalamour ma ze hras an niver anezo, ne lesont quet na noafonr cals An traou ma zan d'o lavaret deoc'h, ha'n de quet fa-

ziou injust ha traoũ diræson int - ii : dre exempl.

Evit nebeut e vlamomp hon nessa, hac evir cals en em excusomp hon-unan. Guerza, quer a fell deomp, ha prena a varc'hat mad. Justiç a fell deomp a ve great e ty hon hentez, hep e ve pardonet netra dezo; hac en hon ty hon-unan e fell deomp e ve great trugarez hac excuset oll gueneomp. Ar pez a leveromp a fell deomp a ve recevet mat, ha ne recevomp quet hon - unan ervat ar pez a lavar ar re-all, o veza sansibl ha guiridic ouz o c'homsou. Beza e fell deomp e lesse hon nessa e dra gueneomp evit e baea; ha ne de quet justoc'h dezàn miret e dra o lesell hon arc'hant gueneomp? droulanç a ouzomp da un den pa na fell quet dezàn hon accommodi eus e dra; ha n'en deveusèn quet mui a ræson d'en em facha, rac ma fell deomp e incommodi evit en em accommodi hon-unan? Mar hor bez affection evit un exerciç, e negligomp ar rest oll, hac e quesomp abec e quement na de quet d'hor goud. Mar hez unan bennâc eus ar re ma emaomp a ziouto, ha na bliche quet deomp hac a ve savet hor meno outàn, petra bennâc a raï, ne quesomp mad nerra diganthàn, ne baouesomp oc'h e gontrista, emaomp atu oc'h e richinnat. Er c'hontrol mar bez agreabl un all bennâc deomp dre un affection sansuel, ne ra droug ebet na excusomp.

Beza ez eus bugale vertuzus hac o deveus poan o zad hac o mam oc'h o gueler, abalamour ma o deveus un difæçondet pe un deffot corporel bennâc ; ha beza ez eus bugale all pere a so vicius ha cousgoude ne dint quet hanter-velet ganr o zad hac o mam, abalamour ma o deveus un afæçondet hac ur c'hraç bennâc a gorf. E peb-tra e preferomp ar re binvidic d'ar re baour, peguement bennâc na vent nac a vell condition na quer vertuzus, preferi a reomp so-quen ar re a so guell guisquer. Pourchu a fell deomp hor guir d'ar rigol : ha ne fell quet deomp e ve ar re-all quer rigolius o pourchu o hini. Jutdic' oump o viret hon renq, hac e fell deomp e ve humbl ar re-all da lefell o hini. Prest oump da vlam hon neffa ha d'en em glem aneză : ha ne fell quet deomp en em glemme den ac'hanomp. Ar pez a reomp evit hon neffa, a guefomp ato cals : hac ar pez a ra evidomp, a guefomp nebeut pe netra. Bref hênvel oump oud clugiri ur certen bro galvet Paphlagonii, pere o deveus diou galon, rac en hon andret hon-unan hon eus ur galon douç ha gracius, hac en andret hon neffa hon eus ur galon rust ha rigolius. Daou boues hon eus, unan evit pouesa hor c'honmoditeou gant mui'hac a ellomp a avantaich, hac eguile evit pouesa re hon neffa gant mui'hac a ellomp a zisavantaich. Hoguen, evel a la-

var ar Scritur, ar musellou tromplus o deveus parlantet en ut galon hac en ur galon, da lavatet e o deveus an feurt tud-mâ diou galon; hac ez e un dra pehini a so abominabl dirac Doue, caout daou boues, unan ere evit receo, hac unan sempl evit rei.

Philotee, bezit ingal ha just en hoc'h actionou : en em liquit ato e plaç ho nessa, ha liquit-e en hoc'h hini, hac e varnot ervat erc'histe. Prenit evel pa veac'h hoc'h-unan o verza, ha guerzit evel pa veac'h hoc'h-unan o prena, hac e viot just ha leal o verza hac o prena. An disleałdet hac an injustiçou-mâ oll a so dister evit guir, abalamour na oblijont quet da restitui, o veza na dremenomp quet an tuont d'ar rigol er pez a so favorabl deomp; mæs ne lesont quet n'hon oblijont d'en em amanti anezo; rac deffotou bras int a enep at tæson hac ar garantez en andret hon nessa, ha ne dint etfin oll nemet tticherez : tac ne goller netra evit en em gompotti en ur fæçon generus, nobl ha gratius, ha gant ur galon loyal, ingal ha ræsonabl. Ho pezet memor eta, Philotee, da examina ho calon alies, evit guelet hac hi a so toudememes en andret ho nessa, evel ma carrac'h e ve e hini en hoc'h andret hoc'h-unan, ma veac'h en e blaç : rac chetu eno ar pouent eus ar guir ræson. An impalar Trajan o veza blamet gant e gonfidantet, abalamour ma casent en

em rente re familier ha re facil da dostaat ouz e Vajeste Imperial : ya da, emezàn, ha ne dleàn-me quet beza en andret va sujedet un hevelep Impalar evel a zesirren da rancontr em andret va-unan ma ven sujet ive?

## AR PEMPET CHABISTR HA TREGONT.

### *Var an desirou.*

PEb-unan a oar ervat e rancomp dioual na zesirremp netra a guement a ve droug ha vicius, rac an desir eus an droug hac eus ar viç hon rent droug ha vicius hon-unan : hoguen me lavar deoc'h ouzpen, Philotee, na zesirit quet an traou pere a so dangerus d'an ene evel ma ze an dançou, ar c'hoariou hac an feurt divertissamanchou-se, nac an enoriou nac ar c'hargou, nac ar visionou nac an extasou : rac en hevelep traouse ez eus cals a zanger, a vanite hac a drompierez. Na zesirit quet an traou pere a so pell diouzoc'h, da lavaret eo pere ne ellont erruout nemet da ben pell amser, evel a ra cals pere a zeu dre ar voyen-se da squiza ha da zissipa o c'halon inutilamant hac en em laca e danger da goueza en un inquietud hac en ur chagrin bras. Mar en deveus un den yaouanc pe ur plac'h yaouanc un desir bras da gaout un habit nevez pe da veza fortu-

niet, aharz ma vez deut an amser, petra servich, me ho ped an desir-se dezàn na dezi? mar desir ur c'hreg beza Religiuses, pebez propos a so da guemense? mar desirràn prena tra va nessa abarz ma ve prest d'e verza, ha ne golan-me quet va amser en desir-se? mar desiràn endra oun clàn var va guele mont d'ar Sarmon pe d'an Oferen, pe da velet ar re-all pere a so elàn ive, pe da ober exerciçou all pere ne apparchantont nemet ouz ar re a so yac'h, ha ne de quet vean hac inutil an desirou-se, pa na d'ema quet em gallout neuse o effectui hac ober ar pez a zesiran? ha coulgoude an desirou inutil-se a zeu da occupi plaç cals a zesirou mad pere a dlessen da gaout, evel ma ve da veza patiant, da veza resinet mat da volontez Doue, da veza mortifiet, da veza oboissant ha douç em souffrançou: quemense eo a sell da Zoue a bratiquen neuse: hoguen peurvuia e vez hon desirou evel c'hoantou a graguez vrases, pere a c'hoanta querès fresq d'an divez amser, ha resin fresq d'an nevez amser.

Ne approuvan morsetout, penaus un den, pehini a so angaget ha staguet ouz un dever, ur stad pe ur vocation bennâc, en em amusse da zesirout bêva en ur façon-all, nemet en hini a so convenabl d'e zever, na da zesirout exerciçou, pere n'en em accommorent quet gant e stad hac e gondition

presant : rac an dra-se a zeu da zissipa ha da droubli ar galon ha d'e renta lent ha digouraich en exerciçou necesser. Ma desirân beva er solitud evel ur Chartrous pe un Ermit, e collan va amser, hac an desir-se a zeu da occupi ar plaç eus an hini a dlean da gaout d'en em acquita ervat eus va c'harg hac eus va dever presant. Non ne false quet din soquen e tesirre un den caout mui a sperer na mui a jugeamant eguet en deveus : rac an desirou-se a so friol hac inutil, hac a zalc'h ar plaç eus an desir a dle peb-unan da gaout da gultiva ha da implija ervat ar speret en deveus roet Doue dezân ; ne false quet din quen nebeut e tesirre den ar moyenou da servicha Doue, pere n'en deveus quet : mæs beza e false din en em serviche ervat eus ar re en deveus : hoguen an dra-mân a ententeur eus an desirou pere a zeu da amusi ha da droubli ar galon : rac evit ar souhetou simpl ne noasont quet gant n'o graet quet re alies.

Na zesirit quet ar c'hroasiou hac ar soufrançou nemet diouz ma ho pezo douguet mat ar re pere hoc'h eus bet dija : rac un abus eo desirout ar verzerinti, hep caout ar gouraich da soufr un injur. An adversour a brocur deomp alies desirou bras da draou pere a so pell diouzomp, ha ne etruint jamæs, evit distrei hor sperer diouz an traou presant pegant re e c'hallemp ober cals a

brofit, peguen difter bennâc int. Combati a teomp en imagination a enep ar monftrou hac ar farpantet a Affrique, pere a fo pell diouzomp ; hac en em lefomp da veza lazet en effet gant an aêret munut pere en em guef var hon hent, e deffot lacat evez. Na zefirit quet an dentationou ; tac temerite ve an dra-fe : hoguen liquit ho calon d'o gortos gant couraich, ha d'en em zifen outo pa erruint.

Cals a feurtou quic ha bouet, ifpicial mar d'e bras ar gantite anezo, a zeu ato da garga ar ftomac ha d'e ruina mat d'e fempl. Na garguit quet re ivez eta hoc'h ene eus a gals a zefirou, na monden, na fpirituel ; rac an defirou monden ha temporel a ruine foutafæt hoc'h ene, hac ar re fpirituel a zeue d'e ambaraffi. Pa vez purget hon ene, oc'h en em fantout difcarguet diouz ar goal humoriou, e deveus un appetit bras meurbet d'an traou fpirituel, hac evel pa ve dare gant an naon en em laca da zefirout mil feurt exerciçou a zevotion, a vortification, a binigen, a humilite, a charite, pe a drugarez, hac a oræfon. Ur fin vad eo, va Philotee, caout an appetit vad-fe ; mæs guelit ha c'hui a allo ervat ive digeri quement a fell deoc'h da zibri. Choafit eta dre avis ho Tad fpirituel etouez quement a zefirou mad, ar re pere a illit bremâ da bratica ha da executi ; liquit ar re-fe da dalvout ha da bro-

fira ervat, ha goudese Doue a zigaço deoc'h desirou mad all, pere a braticot ivez pa vezo deur o fouenr, hac evelse ne gollot quet an amser e desirou inuril. Ne lavaràn quer, e ranquer lesell nep seurt desir mad da goll, mæs lavaret a ràn, e ranquer o frodui diouz tu ha diouc'h urz, hac ar re pere ne aller quet da effectui presantamant, e ranquer o serra en ur c'hoin bennâc eus ar galon, o c'hortos ma tui o amser, hac e tretanr effectui ar re a so meur hac e poent vad ; quememan a lavaràn non pas hepquen evir an desirou spirituel, mæs evir an desirou temporel memes : anes ne ouffemp jamæs beva e repos, nemet ganr inquierud ha ganr ampressamant.

## AR C'HUECH'VET CHABISTR HA TREGONT.

### *Avisou evit an dud demezet.*

AR Briedelez a so ur Sacramant bras, me lavar en egard da Jesus-Christ ha d'e Ilis : enorabl eo d'an oll, etre an oll, hac en oll, da lavaret eo, en e oll guevrenou. Me lavar eo enorabl d'an oll, rac ar Guerc'heser memes a dle enori ar briedelez ganr humilite. Enorabl eo etre an oll, rac ar briedelez a so quer santel ha quen din etre ar beorien evel etre ar binvidien. Eno-

rabl eo ivez en oll, da lavaret eo en e oll guevrennou : rac ar gommançamant, ar fin, an utilite pe ar profit, ar form hac ar vateri eus ar Sacramant a Briedelez a so a gousecanç vras d'ar Republic : rac ar c'hrizien hac ar fourcen eus ar mad public eo ar briedelez.

Pliche gant Doue, ra ve couviet e Vap unic hor Salver d'an oll Eureujou evel ma oue couviet d'an Eured eus a Gana e Galilee, ar guin a gonsolation hac a venediction ne vanque jamæs ebarz : rac ar pez a so caus na deus peurvuia nemet nebeudic eus an feurt guin-se er commançamant eus ar briedelezou, eo abalamour ma couvier enno an Idol impur Adonis eleac'h hor Salver, hac an Idoles impudic Venus eleac'h ar Verc'hes Vari. Piou bennac a fell dezàn caout oanedigou caër a liou marellet, evel en devoue Jacob, a renq eveldan lacat dirac an devet pa en em zestumont d'en em barràt, guialennou caër eus a bep liou. Dememes nep a fell dezàn caout chans vad er Briedelez, a dleffe en e Eured lacat dirac e zaoulagat ar fantelez hac an dignite eus ar Sacramantmá : hoguen eleac'h quemenfe e c'herru ebarz mil direglamant, en divertiſſamanchou, e banquejou hac er c'homſou : ne d'e quet eſtrainch eta ma reu ac'hano cals a effejou diregleт ivez er briedelez.

Dreiſt peb-tra e chexhortàn ar Priedou

da gaout an eil evit eguile at garantez pehini a recommand dezo quement ar Speret santel en Scritur sacr : ô priedou, ne d'e netra lavaret, en em guirit an eil eguile dre ut garantez natural : rac at paresfou a durzulennet hac a bichonet a ra ervat quemenfe ; na lavaret ivez en em guirit, dre ur garantez humen, rac at Baianet o deveus ervat pratiquet an seurt carantez-se. Hoguen me lavar deoc'h varlerc'h an Abostol bras : *ezec'h, quirit ho cragueż evel ma car Jesus-Christ e Ilis : ha c'hui graguez, quirit hoc'h ezec'h evel ma car an Ilis e Salver.* Doue oue a zigaças Eva d'hon tad quenta Adam, hac e roas dezâ da c'hreg : Doue ive, priedou, eo en deveus grêt gant e zorn invisibl ar c'houlm sacr eus ho priedelez, hac en deveus ho roet an eil d'eguile ac'hanoc'h ; petra e dec'hu'ta n'en em cherissit quet dre ut garantez santel ha toutafæt sacr ha divin.

Ar c'henta effet eus at garantez-mâ eo an union ferm etre ho calonou : mar bez colet daou blanquen sapr an eil ouz eguile, nemet e vezo mad ar c'hol, e vezo quer ete an union etrezo, ma faouetet quent an daou blanquen-se en un andret-all eguet en andret ma zint colet hac unisset assambles ; hoguen Doue a unis hac a stag an eil pried ouz eguile ec'his pa lavarten gant at c'hol eus e c'hoad propr : ha rac-se an union-se a so quer ete, ma tle quent an ene en em

separi diouz ar c'horf, eguet an eil pried diouz eguile; hac an union-mâ ne dleer quet da entent principalamant eus ar c'horf, mæs eus ar galon, eus an affection hac eus ar garantez. An eil effet eus ar garantez-mâ eo ar fidelite vras a dle an eil pried d'eguile. Gueichall e veze gravet ar c'hachedou var ar goualigner, pere a zouguet var ar bisiad, hervez an desteni memes eus ar Scritur sacr. Chetu amâ'ta ar secret eus ar ceremoni, pehini a vez grêr en Eureujou; an Ilis dre zorn ar Belec a vinnig ar voualen eured, hac oc'h e rei da guenta d'ar goas, e tisquez penaus e teu da siella ha da gachedi e galon dre ar Sacramant-mâ, evit na allo jamæs mui ahtren en-hi nac an hano nac ar garantez eus a nep maoues-all, endra vezo beo hounnez, pehini a so roet dezàn. Neuse ar Goas a laca ar voualen-se var bis ar Vaoues, evit ma ouezo-hi quercouls penaus ne dle jamæs he c'halon caout affection evit den all eber endra vevo var an douar an hini ma teu hor Salver eus e rei dezi. An trede frouez eus ar briedelez eo caout bugale hac o mezur evel ma ze dlet. Un enor bras e deoc'h, Priedou, ma teu Doue, o fallout dezâ multiplia an eneou pere a alle e veuli epad an eternite, ma teu, a lavaràn, d'en em servichout ac'hanoc'h evit e sicour en un ouvraich quen din, oc'h anjandri ar c'horfou, pe en re e squill, evel beradou

beradou celestiel, an eneou och o c'hrouï, evel ma er gra pa o laca er c'horfou-ſe.

Conſervit eta, ezec'h, ur garantez tener, conſtant, ha cordial en andret ho cragoez, evit quemenſe oue tennet ar vaoues eus ar c'hoſtez toſta da galon ar goas quentâ, evit ma en diviſe ur garantez tener ha cordial eviti. At ſempladurez hac an infirmite quen a gorf quen a ſperet eus o cragoez ne dle quet ho lacat da gaout nep ſeurt diſpriſanç anezo, mæs quent-ſe ur gompaſſion douç ha carantezus evito, pa zint crouet evelſe gant Doue, evit d'ar fin, o veza depandant ha ſujet deoc'h, ma receffot diouto muï a enor hac a reſpet, ha ma ho pezo-ii evit compagnunezet en hevelep-fæçon ma viot couſgoude o fennou hac o ſuperioret. Ha c'hui, gragoez, quirit ivez ar priedou en deveus roet Doue deoc'h, dre ur garantez tener ha cordial, mæs ur garantez leun a reſpet hac a reverenç evito : rac evit quemenſe endeun eo ez int crouet gant Doue en ur ſex vigouruſſoc'h ha crehoc'h da zomina, hac ez e falvezet dezâ e viſe ar vaouez un depandanç diouz ar goas, un aſcorn eus e ſquern, ur c'hic eus e guic, hac e viſe furmet eus a ur goſten anezân tennet eus a indan e zivrec'h, evit diquez penaus e tle beza dindan an dourn hac ar gundu eus ar goas ; hac an oll Scritur ſacr a recommand deoc'h ric-a-ric ar ſujetion hac ar ſoumiſ-

sion-se, pehini cousgoude a so rentet douç deoc'h gant ar memes Scritur, non pas hepquen o fallout dezi en em roac'h d'ar soumission-se gant carantez, mæs ivez o c'hourc'hemen d'ho priedou, ma c'hexercinr ar sujetion hac an dominarion-se en ho quenver gant un denerediguez hac un douçder vras. *Ezec'h*, eme Sant Paul, *en em gomportit gant furnez ha gant prudanç en andret ho Craguez evel en andret ur vessel pehini a so fragiloc'h eguedoc'h, o touguen enor ha respet dezo.*

Mæs endra hoc'h exortàn da grisqui muiouz-vui ar garanrez-se, pehini a dleir an eil Pried d'eguile ac'hanoc'h liquit evez na zeue da chench e nep seurt jalousi: rac alies ec'herru penaus, evel ma teu ar preon d'en em anjandri en un aval an dilicata hac ar meurra, e teu ivez ar jalousi d'en em anjandri er garantez an denerra hac an ardanta a vez etre ar Priedou, hac e teu da gorronipi ha da goll ar sustanç eus ar garantez-se; rac ac'hano e sao a nebeut e nebeut an noas, an disantion hac an divorç. Certenamant ar jalousi ne erru jamæs eleac'h ma vez fonter a bep-tu ar garanrez var ar guir vertuz: ha rac-se eo ur merq eus a ur garantez un dra bennàc sansuel hac impur, pehini a so en em adresset eleac'h ma en deveus rancontret ur vertuz inparfet, inconstant ha sujer d'an disfiziançç; rac ar jalousi

a so evit guir ur merq eus a ur garantez vras hac ardant, hoguen non pas eus a ur garantez vad, pur ha parfet : pa ze guir penaus ar berfection eus ar garantez a suppos, ez e certen ar vertuz eus an dra pehini a gueromp, hac ar jalousi a suppos ez e incerten.

Mar fell deoc'h, Ezec'h, e ve fidel ho Craguez deoc'h, disquezit dezo an exempl a guemense hoc'h-unan. Penaus hoc'h eushu an effronteri, eme Sant Gregor a Nazianze, da fallout e ve honest ha chast ho craguez, mar bevit hoc'h-unan en impudicite hac en disonestis ? penaus e credit-hu goulen outo ar pez ne roit quet dezo ? mar fell deoc'h e vent chast, en em gomportit hoc'h-unan gant chastete en o andret : hac evel a lavar Sant Paul, *Gouezet beb-unan miret e vessel e santelez*

Mar deut er c'hontrol da zisqui dezo fallagriez hoc'h-unan, ne de quet estrainch mar ho pez disenor diouto. Mæs c'hui, graguez, peveus a re ar chastete hac an honestis ne ell quet beza separet diouz hoc'h enor, bezit jalous da gonservi ho cloar, ha na bermetit quet e teue nep-seurt dissolution na libertinaich da devalaat ar sclerder eus ho reputation : an Tad santel-mâ eo a coms ouzoc'h.

Bezit en aon rac peb-seurt attacou peguen disster bennâc e c'hallent beza ; na ber-

metit jamæs nep-feurt jeftou na badinerez var ho tro. Piou bennac a zeu da veuli ho quenet hac ho craç a dle beza fufpect deoc'h : rac nep a veul ur varc'hadourez pehini ne ell quet da brena, a vez peurvuia tentet bras d'e laërez. Hoguen mar deu nep ho meul, da zifprifout ho pried er memes amfer e ra deoc'h un offans bras meurbet; rac un dra fclær eo, penaus non pas hepquen e fell dezàn ho coll, mæs ho quenier dija evit anter-gollet, pa ze great an hanter eus ar marc'had gant ar eil marc'hadour, oc'h en em degouti eus ar c'henta. An Itroneset gueich-all ha bremá ivez a guftum lacat perles e cantite ouz o difcouarn dre ar blijadur pehini o deveus, eme Plin, oc'h o fantout o rigoignat pa douich an eil perlefen ouz e ben. Mæs evidon-me, pehini a oar ervat penaus ar mignon bras da Zoue Ifaac a gaças cleier difcouarn evit an erres quenta eus e garantez d'ar Plac'h chaft Rebecca, me a gred e finifi an ornamant myftic-fe, penaus ar guenta quevren a dle ur pried da gaout var ur c'hreg hac a dle ivez ar c'hreg da viret dezàn fidelamant, eo ar fcouarn, evit na antreo en-hi nep feurt langaich na trous, nemet ar rigouin douç hac amiabl eus ar c'homfou chaft hac honeft, pere eo ar perles oriantal eus an Aviel. Rac ret e caout memor ato, penaus e vez ampoefonet an eneou dre ar fcouarn, evel

ma vez ar c'horf dre ar guenou.

Ar garantez hac ar fidelite unisset assambles a zeu da anjandri ato ar brivote, ma lavar, al liberte hac ar fiziançc etre ar priedou : ha rac-se ar Sent ha Santeset o deveus bet uset gant cals a cherissamant en o friedelez ; cherissamant hac a yoa carantezus evit guir, mæs ive chast ; tener evit guir, mæs ive sincer. Evelse Isaac ha Rebecca ar chasta coupl priedou eus an amser ancien a oue gueled dre ar prenest och en em cherissa en hevelep-fæçon, peguement bennâc ma er greant e peb honestis, ma c'hanavezas ervat Abimelec diouz quemense penaus oa ret e visent priedou. Sant Lois, pehini a yoa quer rust ouz e gorf evel ma zoa tener a garantez ouz e bried, a oue casi blamet abalamour ma cafet e cherisse re anezi, peguement bennâc e guirionez ma verit-se quent beza meulet, och ousout iselaat ar speret vaillant ha courachus pehini en devoa, bete an deveriou munut-se, pere a so requis evit conservi ar garantez hac an union etre ar priedou : rac peguement bennâc na zeu quet ar mercouigou-se a garantez pur ha franc da eren ar galonou, e teuont cousgoude d'o zostaat, hac e servichont da un ajustamant agreabl evit ar gonversation hac an antretien familier etre ar priedou.

Santes Monica o veza brases var Sant

Augustin, en dedias hac en offras lies a veich d'ar Religion Gristen, ha da fervich Doue evit e c'hloar, evel ma en ro da entent St. Augustin e-unan, en ur lavaret, penaus en devoa dija tanveat eus a holen Doue e cof e vam. Quemense a so un instruction vras evit ar graguez Christen, da offri ive d'ar Vajeste divin ar frouez eus o c'horf, abars so-quen e zigaç var an douar : rac Doue pehini a receo ar pez a offr ur galon humbl ha volontier dezàn, ne vanq quer da gaout agreabl ha da lacat da brosperi peurvuia an affectionou mad eus ar mamou en amser-se: ar Profet Samuel, Sant Thomas, St. Andre a Fiesole ha cals a re-all a ro testeni a guemense. Mam Sanr Bernard, ur vam din da gaout un hevelep map, a guemere he bugale etre he divrec'h evel ma vezent ganet, evit o offr da Jesus-Christ; ha pelloc'h o c'harre gant respet evel un dra sacr pehini en devoa fiziet Doue en-hi : ar pez a brosperas ganti quen eürus, ma oue oll Sent bras ar feiz crouadur pere e deoue. Hoguen pa vez ar vugale deut er bed, o commanç caout an usaich a ræson, e tle an tadou hac ar mamou caout ur sourci bras da imprima doujanç Doue en o c'halon. Ar Rouanes vad Blanca en em acquitas excellant eus an dever-se en andret ar Roue Sant Lois he Map; rac alies e lavare dezàn : guell ve gueneen cals, va map quer, emezi, ho quelet o ver-

vel dirac va daoulagad, eguet ho quelet o commeti ur pec'het marvel hepquen; ar c'homſou-man a choumas gravet e calon ar map ſantel-ſe en hevelep-fæçon na dremenas deiz eus e vuez, evel ma conte e-unan goudeſe, n'en devoue memor anezo, o lacat e boan e quement ha ma oa poſſibl dezàn da' zetc'hel mad d'ar ſcol divin-ſe. Certen e penaus ar raç hac al lignez a ſo galvet en hon langaich ty; evelſe e lavarer e vez un den eus a dy mad pa vez ſavet eus a raç vad; an Hebreanet memes a c'halv edification a dy ar generation a vugale; rac er fæçon-ſe eo e tleer entent ar pez a lavar ar Scritur, penaus Doue a edifias tiez d'an amieguefet eus a Egypt: ha quemenſe a ſo evit diſquez penaus ne de quet ober un ty mad eo fourra cals a vadou temporel ebarz, elevi ervat ar vugale e doujanç Doue hac er vertuz eo.

Equènver an dramâ eo ne dle an tad hac ar vam eſpern nep-ſeurt poan na trevel, pa ze o c'hurunen eo ar vugale. Evelſe ivez e combatas hac e trec'has Santes Monica gant quement a gouraich hac a berſeveranç ar goal inclinationou eus he map Sant Auguſtin, o font d'e heul ha var vor ha var zouar, ma en rentas cüruſſoc'h crouadur d'he daelou o convertiſſa e ene, eguet na doa crouadur d'he goad oc'h anjandri e gorf.

Sant Paul a les gant ar gragues ar ſourci

eus an ty evit partaich : ha rac-se o deveus cals ar guir santimant-mâ, penaus eo profitaploc'h devotion ar graguez d'an ty ha d'ar famill, eguer hini an ezec'h, pere o veza na choumont quet quen ordinal erouez tud o zy, ne ellonr quet ivez o dreſſi hac o ſturia quen eas er vertuz, evel ma c'hell ar graguez, pere a chom er guear peurvuia. Abalamour da-se eo e laca Salomon en e broverbou, penaus e repand an eûrusdet eus an oll rieguez diouz ar ſourci hac an adres eus ar C'hreg cre hont, peveus a hini e ra ar veuleudy.

Ar Scritur er Geneſe a lavar penaus Iſaac o velet e c'hreg Rebecca hep bugale, a bedas an Autrou Doue eviti, peautramant evel a lavar an Hebreanet, e pedas Doue vis-a-vis dezi, unan oc'h e bidi a goſtez ſaoheol, hac un all a goſtez cuz-heol; evelſe ivez oue exaucet peden an ozac'h, oc'h e beza grêr er fæçon-ſe. Ar vraſſa hac ar broſitapla union etre ar c'hreg hac an ozac'h, eo an hini a vez grêt en devotion ſantel, pe da hini e reont en em zouguen an eil eguile peurvuia. Beza ez eus frouez, evel ma zeo ar c'hoin, pere o veza ma zint c'huero ne dint nemeur agreabl nemet-e confirur, beza ez eus re-all, pere o veza tener ha dilicar ne ellont quet en em gonſervi nemet confiter vent ivez, evel ma zeo ar c'heres hac an abricotet : evelſe ar graguez a dle

fouheti ma ve o ezec'h confitet er fucr eus an devotion ; rac ar goas hep devotion a so un aneval feuls, teat, c'huero ha tuft ; hac an ezec'h a dle ive fouheti e ve devot o grаguez ; rac ar vaoues hep devotion a so meurbet fragil ha fujet da goueza, pe da vouenvi er vertuz. Sant Paul en deveus lavaret, penaus *un ozac'h infidel a vez fantifiet ha guelleat gant ur c'hreg pehini a so fidel da Zoue, hac ur c'hreg infidel a vez ive fantifiet gant un ozac'h pehini a so fidel da Zoue* : abalamour, o veza quen unifet dre an aliang eus ar briedelez, ma c'hell eas an eil tenna eguile d'ar vertuz. Mæs pebez benediction eo eta pa zeu an ozac'h hac ar c'hreg, o veza fidel da Zoue o daou, d'en em fanctifia an eil eguile en e zoujanç hac en e garantez ?

Erfin ar batiantet a bep coftez an eil o fuporti eguile eus at priedou, a dle beza quer bras, na vent jamæs o daou e coller assambles hac a un taol, evit na vezo guelet diffantion na debat ebet entrezo. Ar guenan ne ellont quet en em arreti eleac'h ma zeus egleo ha trous, en andrejou ma ton ha ma ræfon at vouez : nac ar Speret fantel ne ell quet en em arreti quennebeut en un ty, eleac'h ma zeus tabutou, difputou, arguerez, contestou ha ræfonamanchou an eil re ouz o hentez. Sant Gregor a Nazianze a zesq deomp, penaus en e amser e solennise

an dud demezet bep bloaz an deiz ma vezet bet eureujet. Certenamant ne zisapprouven quet e ve digacet ar c'huſtum-ſe bremâ ive, nemet na ve quet gant apparaillou a recreationou monden ha ſanſuel ve er graet; mæs ervat ma teue an ozac'h hac ar c'hreg da goſes ha da gommunia en deizſe, o recommandi da Zoue gant nui a ferveur eguet en deiziou-all an iſſu-mad eus o friedelez, hac o nevezi ar reſolutionou mad da ſantifia o friedelez mui ouz vui dre ur garantez hac ur fidelite vras an eil evit eguile, hac o quemeret adarre o halan en hor Salver evit ſupporti ar beac'h ha dougen ar garg eus o ſtad hac eus o vocation.

---

## AR SEIZVET CHABISTR
### HA TREGONT.

*Evit an honeſtis eus ar guele Nuptial, pe eus ar guele a Briedelez.*

AR guele nuptial pe a briedelez a dle beza hep ſouill hac hep taich ebet, evel a lavar an Aboſtol, da lavaret eo, e tle beza exant diouz peb-ſeurt louſdoniou profan hac impudic. Evelſe ar Briedelez ſantel a oue da guenta inſtituet er Barados terres, eleac'h na doa bet biſcoaz bete neuſe nepſeurt direglamant eus ar goncupiſçanç na netra diſoneſt.

N'en em arretàn quet da ober un instruction ampl d'ar priedou var ar sujet-mâ, gant aon na noaffen da gouftianç an eneou sempl, pere o deffe ar guriosite da len, hep ec'h apparchante outo, ar pez am be disclerier equenver ur vatier, pehini a so quer sansibl ha quen dangerus evel ma ze houmâ. Ar re pere a so angager er briedelez a dle consulti ur C'honfessour fur ha prudant var an douetançou ha var an difficulteou, pere a allent da gaout er pouent-se. Lavaret a ràn en ur dremen penaus ar pez a dle an eil pried d'eguile, a so galvet gant Sant Paul un dever hac un obligation quer bras, na fell quer dezàn e c'halfe unan eus an diou barti en em exanti eus an obligation-se, nemet ar bartiall a gonsante libramant ha volontieramant; non pas memes evit an exerciçou a zevotion, ar pez en deveus grêr din lavaret ar guer, pehini am eus lequeat diaraoc e chabistr ar Gommunion santel evit an articlmâ : peguemenr eta e c'haller nebeutoc'h en em exanti eus an dever-mâ, oc'h e revusi gant pretantionou falrasius ha gant digarezou a vertuz, pe gant disprijanç, pe dre goler ha dre voual humor? mæs ar priedou a renq lacat evez mad, na abuffent eus an dever-mâ, o tremen dreist an urz hac an usaich, a so instituet ennâ gant Doue. Ar pec'hejou, pere a reont o pervertissa an urzse, a so ato marvel, ha sulvui ma en em

egaront diounta, fulvraffoc'hh a fulexecraploc'h e o fec'hejou : rac evel ma ze ar guenta intention hac ar fin principal eus ar briedelez eo anjandri bugale, ne aller jamæs, hep pec'hi en em ecarti ha difpartia diouz an urz pehini a fo requis enni evit quemenfe, peguement bennâc na alfe quet ar fin hac an intention-fe beza effectuet neufe abalamour da un accidant-all bennâc, evel a erru pa vezer brafes dija, peautramant pa vezer fteril, da lavaret eo pa na vez quet a vertuz da anjandri frouez : rac en occafionou-mâ ne les quet an dever na ell beza juft ha fantel, nemet e vezo heuliet ar reglennou eus ar generation; pa ze guir penaus accidant ebet ne ell jamæs prejudicia d'al lefen pehini a fo lequeat hac ordrenet gant ar fin principal eus ar briedelez. Certenamant an action iffam peihini a rea Onan en e briedelez, a yoa deteftabl hac abominabl, evel a lavar ar Scritur facr er Genefe; e punition a guemenfe ivez er fcoas Doue gant ur maro fubit, evit difquez exempl d'at priedou da zioual ervat en o friedelez diouz an feurt actionou ahominabl-fe, pere a ve capabl da denna coler Doue hac e venjanç var o fenn er bed-mâ memes.

Un dra vras eo, en em gomporte aviziou an anevalet brutal gant mui a honeftis er pouent-mâ, eguet an dud ræfonabl. An elefant ne deo, nemet un aneval bras ha fourd,

mæs un aneval eo an dina so var an douar, hac en deveus ar muia santimant; me a fell din lavaret deoc'h ur merq eus e honestis: jamæs ne cheinch a femell, hac e car estrainch an hini en devez choaset, pe gant hini cousgoude ne zeu d'en em barraat nemet a dri bloaz e tri bloaz, hac an dra-se e spaç a bemp devez hepquen, hac er gra quer secret na vez guelet jamæs oc'h e ober, mæs apparissa a ra d'ar c'huec'hvet devez, pe da hini abarz peb-tra tout e za directamant da ur rivier bennac, eleac'h ma voalc'h e gorf antieramant, hep fallout dezâ morse-tout distrei da gaout ar re-all, quen a vez en em burifiet da guenta. Ha ne de quet ar re-mâ santimanchou caër hac honest en un seurt aneval, pehini a ra scol er fæçon-mâ d'an dud demezet na zalc'hint quet engaget ha staguet o affection ouz ar blijadur sansuel eus o friedelez; quent-se ma voalc'hint o c'halon he goude, ha ma en em burifiint diouti er c'henta guella, evit exerçi goudese gant peb liberte a speret an actionou-all, pere a so purroc'h ha noploc'h? En avis-mâ eo e consist ar pratic parfet eus an desçadurez excellant a ro Sant Paul d'ar Gorintianet en termeniou-mâ. *An amser a so ber*, emezâ, *hiviziquen eta ar re pere o deveus graguez, bevent evel pa n'o desse quet.* Rac hervez Sant Gregor, hennez a vev gant e c'hreg evel pa n'en

deffe quet a c'hreg, pehini a guemer ar gonfolationou corporel ganti en hevelepfæçon na vez quet evit quemenfe diftroet diouz ar bretantionou fpirituel, hac ar pez a lavarer amâ eus an ozac'h, a dleer da entent quer couls eus ar c'hreg. *Ar re pere en em fervich eus ar bet-mâ*, eme ar memes Abostol, *bevent evel pa n'en em fervichent quet anezân.*

En em fervichet eta peb-unan eus ar bed, hervez e ftad hac e vocation; mæs en ur fæçon na ftago quet e affection ouz ar bet, ha ma vezo quel libr ha quer pront da fervicha Doue, evel pa n'en em fervichet quet eus ar bet. Hennez eo ar maler bras en deveus an den, eme Sant Auguftin, fallour jouiffa an traou p'eveus ar re ne dle nemet en em fervicha, ha fallout en em fervicha eus ar re ma tle jouiffa hepquen anezo. Beza e tleomp jouiffa eus an traou fpirituel, hac en em fervicha hepquen eus an traou corporel; rac pa chenchomp an ufaich eus an traou corporel er jouiffanç anezo, hon ene ræfonabl a vez chenchet ivez en un ene brutal hac aneval.



## AN EIZVET CHABISTR HA TREGONT.

### *Evit an Intanveset.*

SAnt Paul a instru an oll Breladet e personaich an Escop Timotee, en ur lavaret, enotit an intanveset, pere a so guir intanveset. Evit ervat beza guir intanveset, chetu amâ petra a so requis.

Da guenta ma vezo ur c'hreg intanves non pas hequen a gorf, mæs ivez a galon, da lavaret eo, ma vezo en em resolvet gant ur resolution ferm d'en em gonservi er stad eus a un intanves chast: rac ar re pere ne dint intanveset nemet o c'hortos an occasion da zimizi adarre, ne dint separet diouz ar goaset nemet hervez plijadur ar c'horf, hoguen dija ez int unisset ganto hervez plijadur ar galon dre ar volontez da zimizi. Mar fell d'ar guir intanves evit en em assuri er stad-se, offr da Zoue dre vœu he c'horf hac he chastete, e c'hajouto un ornamant bras vat he stad a intanves, hac e lacaï en assuranç vras he resolution; rac o velet ne d'ema mui en he gallout, goude ar vœu-se, quittaat he chastete hep quittat ar Barados, e vezo quen eveziant ha quer beiz eus he dessein, na bermeto quet so-quen an disterra sonjeson simpl da zimizi d'en em ar-

reti ur moment hepquen en he c'halon: en hevelep-fæçon ma lacaï ar vœu facr-se ur vurail gre etre he ene ha peb-feurt defsei-nou control d'he refolution. Certenamant Sant Auguftin a ro un ali bras d'an intan-ves Griften da ober ar vœu-se; hac an Doc-tor ancien Origenes a dremen larcoc'h cals; rac avis a ro d'ar graguez demezet d'en em vouestla ha d'en em deftina d'ar chaftete e cas ma teue o friedou da vervel en o raoc, evit d'ar fin etre ar plijadurezou fanfuel pere a allint da gaout en o friedelez, ma c'hallint coufgoude caout ar merit eus a chaftete an intanvefet, dre voyen ar bromeffa-fe pehini o devezo great dre avanç.

Ar vœu a rent an œuvrou pere a reer e c'houde agreaploc'h da Zoue, a rent un den courachuffoc'h d'o ober, ha ne ro quet hepquen da Zoue an œuvrou pere a fo evel ar frouez eus hor volontez vad, mæs a ro dezàn c'hoaz ar volontez memes pehini eo evel ar vezen eus hon actionou. Dre ar chaf-tete fimpl e preftomp hor c'horf da Zoue, o viret coufgoude al liberte d'e foumeti ur veich bennâc d'ar plijadurezou fanfuel; mæs dre ar vœu a chaftete e reomp dezàn eus hor c'horf un donæfon abfolut hep diftro eber, hac hep refervi gallout eber an tu diouzomp d'en em ziftavaret a guemenfe, oc'h en em renta efclavet eürus erc'hiffe d'an hini ma e guell beza en e fervich eguet beza Roue na Rouanes.

Rouanes. Evel ma c'happrouvàn cals an avisou eus an daou Bersonaich bras-mâ, e tefiren ivez e teue an eneou, pere a vezo quen eürus d'o lacar e praric, d'e ober gant prudanç, gant santelez ha gant fermere, goude beza examiner mar o c'houraich, goulennet an inspiration hac ar sclerigen eus an Eê, ha quemerer cusul diganr un Directeur fur ha devot : rac er fæçon-se vezo great pebtra gant frouez ha gant profir.

2. Ouspen quemenše eo rer e rae un intanves ar renonçamant-se da un eil priedelez puramant ha simplamant, evir trei he oll affectionou gant mui a burete ouz Doue, hac unissa he c'halon a bep-tu gant hini e Vajeste divin : rac mar deo an desir da lesel he bugale pinvidic pe ur bretantion all bennâc hervez ar bet eo a ra dezi chom intanves, e vezo martese meulet a guemenše dirac ar bed, hoguen non pas dirac Doue suraoualc'h, pa na ell nerra caout ur guir veuleudi dirac Doue, nemet ar pez a so grêt evit Doue.

3 Ret e c'hoaz evir beza ur guir intanves, e ve en em separer hac en em zisc'hreat volonrieramant diouz contantamâchou ar bed; *an' intanves pehini a vev er plijadurezìou*, eme Sant Paul, *a so maro evit-hi da veza beo.* Fallour beza intanves, hac em blijout cousgoude o veza dorlotet, cheriffet ha cajolet, caret mont d'an dançou ha d'ar

banquejou, carét douguen traou a c'huez mad, beza quinclet, fichet hac ajuftet brao, an feurt intanves-fe a fo beo hervez ar c'horf, hoguen maro eo hervez an ene. An intanves oc'h effa plijout d'ar voafer ær fæçon ma c'hell ar merc'het plijout muia dezo a zeu da zeceo ha da figna o fperejou en ur fæçon dangeruffoc'h. An intanves eta pehini a vev er vaniteou hac er follentezlou-fe ne deo, evit coms propramant, nemet un idol pe ur mafcl a intanves.

*An amfer da grenna ha da dailla ar gueʒ a ſo deut, moueʒ an durſulen a ſo clevet en hor c'harter*, eme ar Scritur er C'hanticou: piou bennâc a fell dezân beva devotamant, eo requis e teue da grenna ha da drouc'ha diounrâ ar vaniteou hac ar mondaniteou; mæs an dra-fe a fo neceffer dreift peb-tra da ur guir intanves, pehini evel un durzulen chaft e deveus nevez deploret ha nevez gouelet ar c'holl eus he fried. Pa ziftroas an intanves Noëmi eus a vro Moab da Vetleem ar merc'het eus a Guear, pere o devoahi anevezet e commançamant he friedelez, a lavare an eil d'e ben anezo; ha'n de quet houmâ e Noëmi ? hoguen-hi a refpontas : n'am galvit mui Noëmi (rac Noëmi a finifi agreabl ha caër) mæs va galvit Mara (pehini a finifi c'huero); rac an Autrou Doue en deveus carguet va ene a c'huervder hac a driftidiguez; ar pez a lavare abalamour

ma oa maro he Fried diganti. Evelse un intanves devot ne gar jamæs beza galvet hac estimet na caër nac agreabl, oc'h en em gontanti da veza ar pez ma fell da Zoue e ve, da lavaret eo humbl ha disler dirac e zaoulagat.

Al lamprou pere o devez un eol aromatiq, a laosq ur c'huez agreaploc'h, pa vez mouguet o flam hac o sclerigen, dememes an intanveset, pere o devez bet ur garantez pur en o friedelez, a squill brassoc'h parfum hac agreaploc'h c'huez a vertuz hac a chastete, pa vez mouguet o sclerigen, da lavaret e o fried, dre ar maro. Un dra eo hac a so comun aoualc'h etouez ar graguez caret ur pried endra vez e buez, mæs e garet quement na falfet quet caout un all goude ar maro anezàn, hounnez a so ur garantez pehini ne apparchant nemet ouz ar guir intanveset. Esperout e Doue endra servich ur pried da support, ne d'e quet un dra a guement a ve quer ral na quen extraordinal, mæs esperout e Doue pa vezer privet eus ar support hac eus ar souren-se, an drase a so din eus a veuleudi vras: ha rac-se pa vez maro he fried digant un intanves, e c'hanavezer easoc'h ar berfection eus ar vertuziou, e deveus bet en he friedelez.

An intanves pehini e deveus bugale, hac o deveus izom eus he adres hac eus he c'hundu, ha principalamant er pez a apparchant

Z ij

ouz o ene hac ouz an etablissamant eus o buez, ne ell na ne dle e fæçon ebet o abandoni : rac an Abostol Sant Paul a lavar sceleramant, ez e obliget an intanvezet da gaout ar sourci-se, evit renta ar parail d'o zad, ha d'o mam, hac abalamour c'hoaz ma ze gouaz eguet un infidel pe ur payen nep piou bennâc n'en deveus quet a sourci eus e re ispicial eus e famil. Hoguen mar d'ema ar vugale en etat n'o deveus izom ebet mui da veza cunduet na gouarnet; neuse an intanves a dle destum he oll affectionou hac he oll sourciou evit o applica puroc'h hac antieroc'h d'en em avanç e carantez Doue.

Nemet contraignet hac obliget ve ur guir intanves en he c'houstianç d'en em ambarassi gant afferou exterieur, evel ma zeo ar procesou, e ven avis dezi d'en em absteni toutafæt diouz an ambarassou-se, ha da gundui he afferou dre ur voyen ar bæsibla hac an amiapla, peguement bennâc na seblante quet e ve ar profitapla : rac ret eo e ve bras ar profit eus an ambaras hac eus an tregaç evit beza comparachet ouz ar mad eus a ur peoc'h santel hac eus ar repos a speret ; ouspen ma teu ar procesou hac an seurt brouilleçou-se da zissipa ha da droubli ar galon, ha da zigueri lies a veich an nor da adversourien ar chastete, dre ma en em lequear e posturiou hac e contanançou indevot ha disagreabl da Zoue evit plijout d'ar

re ma vez izom eus o faver hac eus o c'hredir.

En em exercet continuellamant an intanves en oræson : rac evel na dle mui caout carantez nemet evit Doue, ne dle ive quet nebeut caout antretien nemet gant Doue dre an oræson : hac evel ma en em lanç an houarn errese an aimant goude ma vez pelleat an diamant, peveus a hini ar bresanç en ampechequent da heul ar memes aimant, evelse ive calon an intanves, pehini ne alle quet bonamant en em lanci toutafæt etrese Doue nac heul ar charm eus e garantez divin endra oa beo ha presant he fried, a dle goude ar maro anezàn, redec gant ferveur varlerc'h ar c'huez-mad eus ar parfumou celestiel, en ur lavaret ec'his ar Pried facr. Va Aurrou, va Doue, bremâ pa zoun tout din va-unan, va recevit da veza tout ive deoc'h, va zennit etrese hac enoc'h, hac e retimp varlerc'h ar c'huez-mad eus hoc'h onganchou precius.

An exerciç eus ar vertuziou propr da un intanves santel, eo beza parfæt ha modest, renonç d'an enoriou, d'ar rencou, d'ar gompagnunezou ha d'an assambleou, d'ar braoentreziou ha da bep-seurt vaniteou, renta servich d'ar beorien ha d'ar reglan, consoli ar re affliget, douguen ar plac'hed d'ar vuez devot, hac en em renta un exempl parfæt eus a bebseurt vertuziou d'ar graguez yaouanc: an neceslite hac ar simplicire eo an diou ornamant eus he dillad; an humilite hac ar charite eo

an diou ornamant eus be actionou ; an honestis hac an agreabldet eo an diou ornamant eus he c'homsou ; ar vodesti hac ar budicite an diou ornamant eus he daoulagad, ha Jesus-Christ crucifiet eo ar garantez unic eus he c'halon. Bref ar guir intanves a so en Ilis ur fleurennic violet Meurs, pehini a squill un douçder an agreapla dre ar c'huez-mad eus he devotion, hac en em zalc'h casi ato cuzet dindan an deliou ledan eus he fæçon displet ; ha dre he liou un nebeudic tenval, a zisquez ar vortification, ne zeu nemet en andrejou fresq, pere ne dint quet labouret na brevet, o veza na fell quet dezi beza presset nac inquietet gant ar gonversation hac an antretien eus a dud ar hed evit conservi guell ar frescadurez eus he c'halon a enep quement tomder a alle beza digacet en-hi dre an desir d'ar madou, d'an enoriou pe d'ar garantezïou vean memes, *elirus bras veço*, eme an Abostol santel, *mar persever da veva er fæçon-se*.

Cals a draou-all am be da lavaret var ar sujet-mâ, hoguen finissa a ràn dre an avetissamant-mâ ; penaus ar guir intanves ne dle jamæs blam ma dispriegeout ar re pere a zemez adarre pa er graet memes evit an drede pe ar bederver gueich, rac e certen occasionou Doue a zispos evelse evit e vrassa gloar ret e caout ato dirac an'aoulagad an Doctrinmâ eus ar re Ancien : penaus nac ar stad a

intanves nac ar stad a virginite n'o deveus quen renq ebarz en Eê nemet an hini a so assinet dezo dre an humilite.

---

## AN NAVET CHABISTR
### HA TREGONT.

*Ur guer evit ar Guerc'heset.*

O Guerc'heset, mar hoc'h eus dessein d'en em angagi er briedelez temporel, conservit eta gant ur sourci bras ho quenta carantez evit ho quenta pried : me a soinch din eo un dromplerez vras presanti eleac'h ur galon antier ha sincer, ur galon uset ha tregacet gant amourousdet : boguen mar hoc'h eus an eür da veza galvet d'ar briedelez virginal ha spirituel, ha mar fell deoc'h conservi da jamæs ho virginite, en hanv Doue, conservir ho carantez delicata ma ellot evit ar pried divin-se pehini, ec'his ma zeo ar burete memes, ne gar netra quement evel ar burete, ha pe da hini eo dleet ar brividi eus a bep-tra, mæs ispicial eus ar garantez ; hac evel ma hoc'h oblich ho condition d'an oboissanç, choasit ur C'honducteur pe ur C'honsessour mad, evit ma ellot dindan e zirection dedia santeloc'h a se ho calon hac ho corf d'ar Vajeste a Zoue.





# AR PEDERVET QUEVREN
## EUS AN ITRODUCTION,

*Pehini a gompren an Avisou necessr a enep an dentationou ordinala.*

## AR C'HENTA CHABISTR.

*Penaus ne renquer quet en em amusi gant comsou tud ar bed.*

EVel ma remerquo tud ar bed penaus e fell deoc'h heuly ar vuez devot, e lancint ouzoc'h mil zaol teod eus a c'hoaperez hac a zroug-prezec. An dut malin a zecrio hac a galomnio ar chenchamant a vezo deut enoc'h, evel un hipocrisi, ur bigorerez hac un artifiç; lavaret a raint penaus n'en deveus quet grear ar bed a vin mad deoc'h, hac ez e var e revus eo ez oc'h troet ouz Doue: ho mignoner en em hafto da ober deoc'h ur bed a remontrançou pere a gaffint prudant ha charitabl bras var o meno. Coueza a reot, eme, vizzint-ii, en ur velancoli bennác; coll ho credit a reot er bed; en em renta infupportabl a reot; abred e teuot da goza; hoc'h afferou ne daint quet ervat; ret eo beva er bed evel er bed, ober a ell

un den e silvidiguez hep quemense a visteriou, ha mil seurt rambreou evelse pere a gleffot ganto bep-tro.

Quemense oll, va Philotee, ne deo nemet ur babillerez sot ha vean : an dut-se n'em em lequeomp morse tout e poan nac eus ho yec'her nac eus hoc'h afferou. *Ma veac'h eus ar bed*, eme hor Salver, *ar bed ho carre evel un dra a apparchante ountâ, mæs evel na d'ouc'h quet eus ar bed, abalamour da-se en deveus cas ouzoc'h.* Guelet hon eus tud o tremen an nos het-a-hed ha cals a nosveziou ive diouz tu o c'hoari'r c'hartou ; hac en a so attantion ebet chagrinussoc'h, melancoliussoc'h na tristoc'h eguet hounnez ? tud ar bed cousgoude ne lavarent guer outo neuse, nac ar vignonet n'en em lequeant quet e poan a guemense ; hoguen ma o guelsent o chom un heur da ober oræson, pe o sevel mirrinoc'h eguet custum d'en em prepari d'ar Gommunion, neuse e casse ur sisil hac ur sourci bras varnezo da glasq remed ouz an humor-se a zevotion evel ouz ur c'hlênver dangerus. Tud ar bed a dremeno meur a nosvez o tançal, hep e clemo nicun evit quemense, hac evit beilla da nos Nedelec hepquen, e clemo peb-unan gant ar bas, hac e vezo mall gantâ dijuni ha mont da gousquet antro-nos. Piou na vel ervat eo ur barner injust ar bed, pehini a so gracius ha favorabl en andret e

dud hac a ſo ruſt ha rigolius en andret tud Doue.

Ne ouffemp quet beza ervat gant ar bed, nemet oc'h en em goll gantâ; ne de quet poſſibl deomp e gontanti; rac re hedro ha re bigarre eo. *Ian Vadezour*, eme hor Salver, *a ſo deut, ha ne zebr na ne eff, hac e livirit an drouc-ſperet a ſo gantâ: map an den a ſo deut, hac a zebr hac a eff, hac e livirit: chetu amá un den pehini a gar ar guin hac ar cher vad.* Ar virionez eo, Philotee, mar en em zileſomp dre gompleſanç da c'hoarzin, ha d'en em divertiſſa ganr ar bed, en em ſcandaliſo hac e caffo abec enomp; ma n'er greomp quet ive, hon tamallo eus a hipocriſi hac a velancoli. Mar deuomp d'en em viſca propr, e lavaro penaus hon eus un deſſein bennâc; ha mar en em neglijomp, e cafo an dra-ſe ur vileni. Mar bezomp laouen, e cafo e vezzimp diſſipet hac imparfæt, ha mar beznmp moderet ha mortifiet, e cafo e vezzimp triſt; hac o ſellet ouzomp erc'hiſſe gant ur goal lagad, jamæs ne ellnmp beza agreabl dezàn. Hon imperfectionou a guef bras, hac o zremen da veza pec'hejou, eus hor pec'hejou veniel e ra pec'hejou marvel; hac hor pec'hejou dre infirmite a guemet evit pec'hejou dre valiç. Eleac'h ma zeo ar garantez benin ha douç, evel a lavar an Aboſtol, ar bed er c'hontrol a ſo malin ha ruſt;

eleac'h na soinch quet ar garantez a zroug, ar bed er c'hontrol a soinch ato a zroug, ha pa na ell quet accus hon actionou, ec'h accus hon intentionou : pe o devezo quernìel ar maoutet, pe ii n'o devezo quet, pe ii a vezo guen, pe ii a vezo du, ar bleiz ne leso quet n'o debro, mar guell.

Petra bennâc a raimp, ar bed a rai ar bresel deomp ato; mar bezomp pell dirac ur C'honfessour, e c'houlenno, petra a guefomp quemensé da lavaret; ma na vezomp quet pell o cofes, e lavaro penaus n'en em accusomp quet aoualc'h : quement façon na mouvamant a raimp, a impio hac a examino, hac evit an disterra coms a goler a remerco gueneomp, e c'hassuro penaus ez omp insupportabl; mar bezomp sourcius eus hon afferou, e cafo e vezzimp avaricius, ha mar bezomb douç ha pæsibl, e cafo e vezimp sot hac hep speret : mæs evit rud ar bed o c'holer hac o amportamant a dremen evit ur gouraich hac ur generosite; o avariçdet a dremen evit un espern hac ur menajamant; o gestou hac o famillariteou disonest a dremen evit courtesiou hac antretienou enorabl : ar c'hinid a fouil ato tieguez ar guenan.

Lesomp ar bed dal-se, Philotee, criet quement hac a garo evel ur gaouen hoc'h inquieti laboucet an deiz : bezomp ferm en hon desseinou, na genchomp quet en hon

resolutionou. Ar berseverançç a zisquezo hanad ha ni a so finceramant hac evit mad en em facrifiet da Zoue hac en em roet d'an devotion.

Ar c'hometennou hae ar planedennou, pe mar d'e guell gueneoc'h, ar fteredennou loftec hac ar guir fteredà ro ar memes fcleригen en apparanç; mæs ar c'hometennou a zifparis e ber amser o veza na dint nemet certen flammou pere a dremen, hac ar planedennou o deveus ur fclerigen peħini a bad ato. Evelse an hipocrifi hac ar guir vertuz o deveus cals a hènvelediguez en apparanç; hoguen eas eo anaout an eil diouz e ben, abalamour an hipocrifi ne bad quet hae a zifparis evel ar moguet o pignat, mæs ar guir vertuz a so bepret ferm ha conftant. Ne de quet ur gommodite vian hac un avantaich difter deomp evit assuri ar gommançamant eus hor buez devot, beza controliet, goapeat ha calomniet; rac dre ar voyen-se e vezomp dilivret diouz an danger eus ar vanite hac eus an orgouil, pere a so evel an amieguefet eus a Egypt, pe da re en deveus ordrenet ar Faraon infernal, laza ar vugale mal a Israël d'ar memes deiz ma vizint ganet. Ni a so crucifiet d'ar bed, hac ar bed a so crucifiet deomp-ni; èn hor c'hemer evel tud sot, quemeromp èn ivez evel un disquiantet.

## AN EIL CHABISTR.

*Penaus eo ret quemeret couraich.*

AR sclerigen eviti da veza caër hac agreabl d'hon daoulagad, a zeu cousgoude d'o zroubli goude ma vezont bet pell en devaligen, hac abarz ma vezomp custumet diouz an habitantet eus a ur vro bennâc, daoust peguer gentil ha peguer gracius e c'hallent beza, e vez querse gueneomp cousgoude un nebeut en em gaout eno. C'hoarvout a allo, Philotee, ma tui ar genchamant a vuez-mâ da lacat cals a zifficulteou da sevel en ho sperer, ha ma rai deoc'h an adeo bras-se pehini hoc'h eus grêt da oll follentezi ou ha da oll diotachou ar bed, caout ur santimant bennâc a drisdidiguez hac a zigourajamant en hoc'h interieur. Mar gu'erru quemense gueneoc'h, me ho ped da gaout un nebeut patiantet: rac an dra-se ne vezo netra, nemet un nebeut estonnamant hac un nebeut querse ne d'eo er gommançamant; tremenet quemense, e recevot mil gonsolation ha mil gontantamant. Poan vezo gueneoc'h martese neuse-souden quitaat ar c'hloar hac ar veuleudi a roe deoc'h an dud sot hac ar goaperien er vaniteou ma oac'h sujet dezo; mæs ha c'hui a garre coll evit quemense ar c'hloar hac ar veuleudi eternel a roi Doue deoc'h e guirionez? An tremen amser hac

an amusamanchou vean pe en re hoc'h eus impliget ar bloaveziou tremenet, en em re-presanto c'hoaz d'ho calon evit e zenna hac e lacat da ziftrei outo; mæs ha c'hui ho pe ar gouraieh da renonç d'an Eternite eürus-se evit avelachou ha follenteziou quen trom-plus? credit din-me, mar perseverit, ne viot quêt pell hep recco en ho calon un douçder hac ur blijadur quen agreabl, ma c'havouect ervat penaus n'en deveus ar bed nemet vefll e comparæson d'ar mel-se, hac e tal nui un devez hepquen eus ar vuez devot, eguet mil hloavez eus ar vuez mon-den hac indevot.

Mæs, eme viot-hu, guelet a rit penaus eo meurbet huel ar menez eus ar berfection gristen penaus e c'hillin-me, va Doue, pi-gnat quen huel-se? Quemerit couraich, Philotee; pa gommanç ar goradur eus ar guenan en em furmi, ar goradur pe ar gue-nan munut-se ne ouffent quet c'hoaz nigeal var ar boquejou na var ar meneziou a dost evit destum mel, hoguen a nebeut e nebeut oc'h en em vezur eus ar mel pehini o de-veus destumet o mamou dezo, ar guenani-gou-se a guemer diaouasquel, hac a zeu d'en em grehat en hevelep-fæçon, ma nigeont goudese da glasq mel partout dre'r c'harter. Guir e penaus ez omp c'hoaz goradur en devotion, ne ouffemp quet pignat hervez hon dessein, pehini ne de quet hianoc'h

eguet da zires bete quern ar menez eus ar berfection griften : mæs pa gonmançomp d'en em furmi dre hon defirou hac hon refolutionou mad, e commanç ive diouafquel da zont deomp; rct co efperout eta penaus e vezzimp ur veich guenan fpirituel hac e teuimp da nigeal : hac o c'hortos bevomp gant ar mel eus a guen-alies a inftruction hac a exempl mad o deveus lefet an Devodet ancien gueneomp, ha pedomp Doue ma roi deomp diouafquel ec'hiz d'ar goulm, evit ma c'hallimp non pas epquen nigeal en amfer eus ar vuez prefant, mæs ivez en em repofi en eternite eus ar vuez da zonet.

## AN TREDE CHABISTR.

*Var an natur eus an dentation, ha var an diffaranç a fo etre fantout an dentation ha confanti dezi.*

EN em imaginit, Philotee, ur Brinces yaouanc pehini a fo caret-bras gant he fried, ha penaus un den mechant bannac evit e debochi da derri ha da fouilla he friedelez, a zigaç betec enni ur meffager iffam bennac eus a amourouftet evit conferi ha treti ganti var e zeffein malcürus. Da guenta e propos ar meffager-fe d'ar Brinces-mâ intantion e Veftr; d'an eil e quef ar Brinces agreabl pe zifagreal ar propofition hac ar guemennadurez; d an trede e teu da gon-

santi pe da revusi : toudememes Satan, ar bed hac ar c'hic, o velet un enep, pried da Vap Doue, a zigaç dezi tentationou ha suggestionou dre bete da guenta e vez proposet ar pec'het dezi; d'an eil e teu-hi var guemense d'en em bligeout peen em zisplijeout; d'an trede ersin e teu da gonsanti pe da revusi : ar re-mâ eo an teir sasen da zisquen er pec'het, da c'houzout eo, an dentation, ar blijadur hac ar gonsantamant; ha-peguement bennâc na ve quet anavezet quer sclear an teir action-mâ e pep seurt pec'hejou-all, o anavezer coussgoude patant aoualc'h er pec'hejou bras hac enorm.

Pa bate an dentation queit hac hor buez, pe a bec'het bennâc e c'halle beza, ne ouffe quet hon renta disagreabl d'ar Vajeste divin, gant na bligeo quet deomp, ha na gonsantimp quet dezi. Ar ræson a guemense eo abalamour en dentation ne de quet agissa eo a reomp, souffr ha patissa eo; ha pa na quemeromp quet a plijadur enni, ne ellomp caout ive nep seurt pec'het enni. Sant Paul a souffras pell-amser an dentationou eus ar c'hic, hac eleac'h beza disagreabl da Zoue gant an dentationou-se, oa er c'hontrol glorifiet bras Doue dreizo. Ar plac'h eürus Angela eus a Foligny a sante tentationou quer cruel eus ar c'hic ma zoa un truez e c'hlevet oc'h o recita. Sant Frances ha Sant Beneat o devoue ive tentationou bras meurbet

a enep

a enep ar burete, pa en em ſtrincas unan anezo etouez ar ſpern, hac un all e creis an erc'h evit mouga an dentationou-ſe, ha couſgoude 'ne golſont netra eus a c'hraç Doue evit quemenſe tout, erc'hontrol e augmanti a gals oue a reſont.

Ret eo eta beza courachus bras, Philotee, emeſq an dentationou hep cridi jamæs e veac'h trec'het ganto endra ziſplichint deoc'h, hac o lacat evez ouz an diffaranç a ſo etre o ſantout ha conſanti dezo; rac o ſantout a ellomp, peguement bennâc ma tiſplichent deomp, mæs ne ellomp quet conſanti ganto nemet plijout a raent deomp; pa ſervich ordinal ar blijadur da baſen evit diſquen er gonſantamant. Preſantent adverſourien hor ſilvidiguez eta quement hac a garrint a dentationou hac a ſollicitationou deomp, choument ato ec'hars dor hor c'halon da c'hedal antren, greant quement hac a garrint a bropoſitionou deomp; mæs endra vezzimp er reſolution da viret n'en em blichimp en traou-ſe oll, ne de quet poſſibl e c'hoffanſemp Doue, nac en deſſe leac'h da facha ouzomp, quen nebeut ha ma en deſſe leac'h ar Prinç, pried ar Brinces pehini am eus repreſantet, da facha outi evit ar guemennadurez hac ar bropoſition a ſo grêt dezi, ma ne deveus quemeret plijadur ebet en dra-ſe. An diffaranç-mâ couſgoude a ſo etre an ene hac ar Brinces-ſe evit ar ſujet-

mâ, da c'houzout e penaus ar Brinces goude beza clevet ar bropofition dishoneft-fe, a ell, mar car, chaffeal ar meffager hep e glevet mui; mæs ne d'ema quet ato e gallout an ene miret na fante an dentation, peguement bennâc ma ve ato en e gallout miret na gonfante ganti; ha rac-fe peguement bennâc ma pate ha ma choume pell an dentation, ne ell quet noafout deomp endra ma tifplich deomp.

Mæs evit ar blijadur pe gant hini e c'hell beza heuliet an dentation, ec'his ma hon eus diou guevren en hon ene, ar guevren ifel hac ar guevren huel, ha na vez quet heuliet ato ar guevren huel gant ar guevren ifel, pehini a ra e affer a part, e c'herru aviziou ma en em blich ar guevren ifel en dentation hep ar gonfantamant eus ar guevren huel ha memes en defper dezi. Hennez eo an difput hac ar brefel pe veus a hini e coms Sant Paul, pa lavar penaus e c'hoantea e guic ar pez na falle quet d'e fperet, ha penaus e fante ul lefen en e vemprou control d'al lefen eus e fperet, hac an feurt traou-fe.

Ha c'hui hoc'h eus guelet bifcoaz, Philotee, ur regueden-dan goloet a ludu? Pa zeuer da ben dec pe zaouzec heur goude da glafq tan ebarz, ne gafer nemet un nebeudic e creis an hoalet, ha c'hoaz e vez poan oc'h e gaout, edo eno coufgoude pa gafer anezàn, ha gantâ e c'haller elumi adarre ar

glaou-all oll pere a yoa marô dija. Ar memes tra a c'hoare evit carantez Doue pe ar stad a c'hraç pehini e hor buez spirituel etouez an dentationou bras ha violant; rac an dentation o strinca e flijadur er guevren isel, a sêblant golo tout hon ene a ludu hac a zigaç carantez Doue da ur pœntic bian; rac ne apparis mui e nep leac'h nemet e creis ar galon, er gouelet-gouelet eus ar speret, ha c'hoaz e sêblant ne ve quet eno, hac e vez poan oc'h e c'haout. Ema eno coufgoude e guirionez, pa ze guir penaus, peguement bennâc ma vez peb-tra e troublien en hon ene hac en hor c'horf, hon eus coufgoude ar resolution na gonsantimp quet d'ar pec'het na d'an dentation, hac e tisplich ar blijadur d'ar guevren huel ac'hanomp, evit da blijout d'ar guevren isel; ha peguement bennâc ma ve ar blijadur-se tro-var-dro d'hor volontez, ne d'ema quet enni coufgoude: ar pez a zisquez ervat penaus ne de quet volontier ar blijadur-se, ha pa na de quet volontier, ne ell quet beza pec'het.

## AR PEVARE CHABISTR.

*Daou exempl caêr var ar sujet diaraoc.*

Quen important e deoc'h entent ervat an dra-mâ, na rin difficulte ebet d'en em arreti c'hoaz d'e explica e larcoc'h. An den yaouanc peveus ha hini e coms Sant

Jerom, ha pehini, o veza lequeat an desper dezàn da c'hourvez var ur guele boug ha dilicat ha ſtaguet eno gant echetpou hac ereou feiz, a yoa ſollicitet dre bep-ſeurt attouchamanchou vil ha cheriſſet e peb-fæçon gant ut gourtiſanen impudic, pehini a yoa lequeat da gouſquet gantàn expres evit e c'hounit ha trec'hi ar fermete anezàn; ha ne de quet guir e tlien ſantout neuſe mouvamanchou eſtrainch er c'hic? e ſantimanchou ha ne dlient-ii quet beza ſeſiet oll gant ar blijadur, hac e imagination occupet bras gant ar breſanç eus an objedou lubric-ſe? ya certenamant: ha couſgoude etouez quement a droublien, etouez ur gaouat tentationou quen terribl, hac etouez quement a blijadurezou lubric pete a yoa endro dezâ, e tiſquezas ervat penaus ne doa quet trec'het e galon na ne gonſante morſetout e volontez dezo: rac e ſperet o velet penaus oa en em revoltet hep-tra en e enep, ha n'en devoa mui mempr ebet eus e gorf en e c'hourc'hemen hac en e ziſpoſition nemet e deaud, en trouc'has gant e zent hac er c'hranchas ouz biſaich an ene vil-ſe; pehini a dourmante ene e-unan dre al lubricite crueloc'h eguet n'o diviſe gallet jamæs ar vourtevien e obet dre an tourmanchou; evelſe ivez an Tirant o tiſfiziout e drec'hi dre ar poaniou, a ſongeas e drec'hi dre at plijadurezou-ſe.

An Histor eus ar gombat e deoue Santes Catel a Sienne en hevelep sujet, a so tuutafæt admirabl; chetu amâ un abrege anezi. An drouc-speret en devoue congé digant Doue da attaqui ar burete eus ar Plac'h santel-mâ gant e oll arraich, nemet n'en devoa quet ar bermission da douich outhi: ober a eureu'ta peb-seurt suggestionou impudic d'he c'halon; hac evit e zenti davantaich e teue gant e gompagnunezou e furm goaset ha merc'het da ober mil seurt actionou vil hac iffam dirac he daoulagat; oc'h ajouti var guentense comsou ha sollicitationou ar re zisonesta: ha peguement bennâc ma edo an traou-se a ziaveas dezi, cousgoude dre voyen ar guelet hac ar c'hlever e c'hantreent larg en he c'halon pehini a yoa carguet anezo, evel ma en avoue e-unan, ha ne reste netra ganti nemet ar volontez pur a guement na vise heiget hac excitet gant an tempest-se a vileni hac a blijadurez ar c'hic, ar pez a badas pell bras, quen na voue un deiz ma c'happarissas hor Salver dezi, ha ma lavaras-hi dezân: peleac'h edoc'h-hu, emezi, va Salver carantezus, pa oa leun va c'halon eus a guement a devaligen hac a lousdoni? hac e respontas? edon e creis da galon, va merc'h, emezân; ha penaus, emezi, e reac'hu ho temeurançe em c'halon-me, eleac'h ma zoa quement a vileni? ha chom a rit-hu e plaçou

quen disonest-se? hac e lavaras dizi hor Salver : livirit-hu din-me, va merc'h, ar songesonou disonest-se eus ho calon pe laouenidiguez pe driftidiguez a roent-ii dec'hu? pe blijadur pe zisplijadur? hac e respontas dezàn, un displijadur hac un driftidiguez ar vrassa, emezi. Hor Salver a replicas, piou oa an hini a lequea an displijadur hac an driftidiguez vras-se en ho calon-hu memesme, pehini a choume cuzet e creis hoc'h ene: credit din-me, va merc'h, ma na vifen quet bet presant, ar songesonou-se, pete a yoa endro d'ho volontez hep gallout e gounit, o divise-hi trec'het furaoualc'h, hac e visent antreet en-hi, en hevelep-façzon ma ho pise ii recevet memes gant plijadur volontieramant, hac o divise roet ar maro d'hoc'h ene; mæs evel ma edon ebarz, e lequean an displijadur hac ar resistanç-se en ho calon, pe dre hini en em vire endra alle ouz an dentation; hac ec'his ne alle quet quement ha ma falle dezi, e sante mui a-se a zisplijadur hac a gassoni ouz an dentation hac outhi eunan; hac evelse ar poaniou-se a yoa ur merit bras hac ur profit bras evidoc'h, hac a roe deoc'h un augmentation vras a nerz hac a vertuz.

Guelet a rit diouz an exemplou-mâ, Philotee, penaos oa goloet a Judu an tan-se a garantez Doue ebarz er galon, hac oa antreet en-hi memes an dentation hac ar bli-

jadur, pere a yoa endro d'ar volontez, pehini hepquen assistet ganr he Salver a resiste dre an dristidiguez, dre an displijadur ha dre an detestation hac ar gassoni ouz an droug pehini a yoa proposet dezi, o revusi aro he c'honsantamant d'ar pec'het pehini a yoa endro dezi. O va Doue pebez ristidiguez eo da un ene pehini a gar Doue, pa na oar quer so-quen pe hi a so en e c'hraç pe hi n'ema quet; ha pa na oar quet pe èn a so mouguet en-hi pe èn na d'e quet an tan divin eus e garantez p'evit hini e combar; mæs hounnez eo ar fleur hac ar bleun fin eus a berfection ar garantez celestiel, da c'houzout e, ober da nep en deveus ar garantez-se soufr ha combati evit ar garantez, hep gousout hac èn en deveus ar garantez p'evit hini ha pe dre hini e soufr hac e combat.

## AR PEMPET CHABISTR.

### *Evit rei couraich d'an Ene pehini a so en dentationou.*

VA Philotee, an dentationou brasha violant peveus a re hon eus comset bremâ souden, ne vezonr, jamæs permertet gant Doue, nemet a enep an eneou pere a fell dezân da zıorren d'e garantez pur hac excellant: mæs ne de quet cousgoude lavaret evit

quemense peuaus e vent assur da erruout eno: rac aviziou ez e bet c'hoarvezet gant ar re pere a yoa het serm en dentationou violant, ma zint bet en em gafet trec'het gant an dentatiunou disster e deffaut beza bet fidel da brofita eus ar faver en devoa grêt Doue dezo : quemenã a lavaràn evit d'ar fin, mar gu'erru gueneoc'h beza jamæs affliget gant an dentationou bras-se, ma c'houiot ervat e teu Doue neuse d'ho favorisa gant ur faver extraordinal, pe dre hini e tisque penaus e fel dezã ho renta bras ha considerabl dirac e visaich, ha ma viot ato cousgoude humbl hac en aon: hep en em assuri da allout trec'hi an dentationou munut, goude beza trec'het ar re vras nemet dre ur fidelite continuel en andret e Vajeste.

Pe seurt tentationou bennâc era a erruo gueneoc'h ha pe seurt plijadur bennâc a santot dreizo, endra zui ho volontez da revusi e c'honsantamant non pas hepquen d'an dentation mæs c'hoaz d'ar blijadur, n'en em droublit morsetout; rac Doue ne d'e quet offanset a guemense. Pa vez semplet un den ha pa na ro mui merq ebet a vuez, e lequeer an dourn var e galon, ha gant nebeut ma e santer o lammet, e teuer da jugi penaus ema e buez, hac e c'haller dre voyen un dour precius bennâc ober dezàn distrei en e nerz hac en e santimant; evelse e c'herru aviziou dre ar violanç eus an dentationou

ma feblant e vez fempret hon ene toutafæt en hevelep-fæçon na gaffet e ve nui na buez fpirituel na mouvamant ebet en-hi evit Doue ; hoguen mar fell deomp anaout pe hi a fo beo pe hi a fo marô en e c'hraç, fequeomp hon dourn var hor c'halon : confideromp hac e eo deveus hor c'halon hac hor volontez o mouvamant fpirituel c'hoaz, da lavaret e, hac ii a ra o dever o revufi o c'honfantamant ouz an dentation hac ouz ar blijadur ; rac endra ema en hor c'halon ar mouvamant eus ar revus, ez omp fur penaus ema enomp ar garantez, pehini eo buez hon ene, hac en em guef Jefus-Chrift hor Salver en hon ene, evintá da veza cuzet ha goloet en-hi ; en hevelep-fæçon, moïenant an exerciç continuel eus an oræfon eus ar Sacramanchou hac eus ar fiziang e Doue, ma tui hon nerz enomp adarre, hac e vefimp dre ur vuez hantier hac agreabl.

## AR CHUECHVET CHABISTR.

*Penaus e c'hell an dentation hac ar blijadur beza pec'het.*

AR Brinces, pe veus a hini hon eus compfet en trede Chabiftr, ne de quet coupabl eus ar bropnfition dishonest pehini a fo grêt dezi, pa ze guir penaus e greer dezi a enep he meno, evel ma hon eus fuppofet : mæs erc'hontrol mar edeveus toet fujet d'ar

bropofition-se dre ur galantis hac un affeterez bennâc, o veza falvezet dezi beza caret gant an hini a so o clasq e deceo, ne deus douet ebet na ve coupabl eus ar bropofition dishonest a rae an den-se dezi, ha peguement bennâc na zeuhe quet d'e accepti, ne lesse quet cousgoude na verite beza blamet ha punisset. Evelse e c'herru aviziou, penaus, peguement bennâc na gonsantomp quet d'an dentation, hon eus cousgoude pec'het dreizi, abalamour ma zomp caus dezi da zont deomp. Dre exempl gouzout a ràn ervat penaus, pa c'hoarian, e zoun prest da goleri, da douet Doue pe d'e vlasfemi, hac e servich ar c'hoari da dentation din evit quemense, ha rac-se quellies gueich ma en em lacan da c'hoari, e pec'hàn hac ez oun coupabl eus a guement tentation a erruo gueneèn er c'hoari. Dememes mar goun ervat e teu ar gonversation hac an antretien, pehini am bez gant ur re bennâc, da zigaç tentation din, ha d'am lacat da goueza ganti, hac en em exposàn cousgoude volontieramant en occasion hac en antretien-se, ne deus quet a leac'h da zoueti na doun coupabl eus a guement tentation a zui din ac'hano.

Pa aller ivez en em vitet ouz ar blijadur pehini a santer dre an dentation, e pec'her ato oc'h e receo, hervez ma zeo bras pe vian, hac hir pe ver ar blijadur pehini a

guemerer en-hi, hac ar gonſantamant, pehini a roer dezi. Ar Brinces, peveus a hini hon eus comſet, a vetit ato beza blamet, mar deu non pas hepquen da glevet ar bropoſition deſoneſt, pehini a reer dezi, mæs c'hoaz da guemeret plijadur en-hi goude e beza clevet, oc'h antreteni he c'halon gant contantamant var an dra-ſe : rac peguement bennâc na falſe quet dezi conſanti da ober en effet ar pez a bropoſer dezi, e conſant couſgoude gant he ſperet applica he ch'alon var an dra-ſe dre ar gontantamant pehini a guemer o ſonjal ebarz ; hac ez e ato un dra diſoneſt applica pe ar galon pe ar c'horf da un dra diſoneſt. Evelſe ivez e conſiſt quement an diſoneſtis en application eus ar galon, na ell quet hep-zi an application eus ar c'horf beza pec'het.

Pa viot tentet eta eus a ur pec'het bennâc, conſiderit ha c'hui hoc'h eus roet volontieramant ſujet da veza tentet ; rac neuſe an dentation memes ho laca e ſtad a hec'het, abalamour d'an danger pe en hini ez ouc'h en em expoſet, hac an dra-ſe a ententet mar hoc'h eus gallet eas aoualc'h evita ; ma carfac'h, an occaſion, ha mar gouiac'h ervat pe mar tliac'h gout e c'herruſe an dentation gueneoc'h ac'hano : mæs ma n'hoc'h eus roet ſujet ebet d'an dentation, ne eil e nep fæçon ebet beza ur pec'het evidoc'h. Pa en devez gallet un dén miret ive ouz ar plijadur

pehini a zeu varlerc'h an denration, ha couſgoude n'en devez quer miret, en deveus ato pec'her dreizi en ur façon bennâc, hervez ma zeo en em arretet en-hi cals pe nebeur, ha diouz ar pez a ſo caus d'ar blijadur pehini en deveus quemerer.

Ur Vaoues, pehini ne deveus quet roet a ſujet da un den da geſtal outhi, hac a guemer couſgoude plijadur er geſtou-ſe, ne les quet na déo da veza blamet, ma na deus quen caus, nemet ar geſtou-ſe, d'ar blijadur pehini a guemer enno. Dre exempl mar deo quen agreabl mouez ar galant, a fell dezàn rei amourouſder dezi, ma zeo ur chalm hac un dudi e glevet o cana, ha mar quemer-hi plijadur non pas ebars en enclaſc, pehini a ra an den-ſe eus he c'haranrez, mæs hepquen ebars en douçder hac er chalm eus e gan, n'e deffe quet a bec'het eno; peguement bennâc na dleffe quet conrinui pell er blijadut-ſe, gant aon na dremenne eus ar blijadur er c'han d'ar blijadur en amourouſdet. Toudememes era mar deu un den da bropoſi din un invention bennâc leun a ſubtilite hac a fineſſa d'en em vengi eus va adverſour, ha ma na guemeran plijadur na conſantamant ebet er venjanç pehini a bropoſer din, nemet hepquen er ſubtilite hac er finiſſa eus an invention-ſe d'en em vengi, certen e penaus ne bec'han quet; peguemenr bennâc couſgoude na d'e quet expe-

diant en em amuffen cals er blijadur-fe, gant aon n'am douque a nebeut e nebeut da guemeret ur blijadur bennâc er venjanç memes.

Aviziou e vez un den furprenet gant ur mouvamant bennâc a blijadur pehini a zeu incontinant varlerc'h an dentation, abarz ma en devez lequeat evez bonamant ouz ar blijadur-fe, hac an dra-fe ne ell beza nemet ur pec'het veniel an difterra, pehini a zeu da veza braffoc'h, mar chom dre neglijanç, goude beza evezzeat ouz ar blijadur-fe, da varc'hata ganti un nebeut, pe èn a dle e accepti, pe èn a dle e revufi; hac ar pec'het veniel-fe a fo c'hoaz braffoc'h mar deu un den, o lacat evez ouz ar blijadur-fe pehini a fant, da chom en-hi ur mareat gant ur guir negligeanç hep ober effort ebet d'en em zifober anezi: mæs pa en em refolvomp volontieramant ha gant ur propos diliberet d'en em blijout en hevelep mouvamanchou-fe a blijadur, ar propos diliberet-fe memes a fo ur pec'het bras, mar deo un droug notabl ar pez p'evit hini hon eus ar blijadur-fe. Ut goal-viç eo da ur vaoues fallout antreteni catanteziou fal hac amourousdet, peguement bennâc na falfe quet dezi en em rei en effet d'an amourous.



## AR SEIZVET CHABISTR

*Remejou ouz an dentationou bras.*

EVel ma fantit enoc'h un dentation bennâc, grit evel ar vugaligou pa velont ar bleiz; rac neuse-fouden e redont etre divrec'h o zad hac o mam, pe da viana o galvont d'o ficour. Redit evelse ivez etreze Doue oc'h e bidi da gaout truez ouzoc'h ha d'ho ficour: hennez eo ar remed a zesq deomp hor Salver. *Pedit*, emezàn; *evit na antreot quet e' tentation.* Mar guelit coufgoude penaus e chom ato an dentation, hac e teu da grisqui, redit a fperet da vriata ar Groas fantel, ec'his pa vellac'h JESUS-CHRIST crucifiet dirazoc'h: protestit penaus ne gonfantor quet d'an dentation, ha goulennit ficour ounta da resista outhi, ha continuit ato da brotesti penaus ne fell quet deoc'h confanti endra bado an dentation.

Mæs endra viot oc'h ober ar broteftationou-se hac o revusi ho confantamant, na fellit quet ouz bisaich an dentation, hoguen fellit ouz hor Salver hepquen; rac mar fellit ouz an dentation, ispicial pa vez ere ha violant, e c'halle difcar ho couraich. Appliquit ho fperet en un occupation vad bennâc; rac an occupationou-se oc'h antren en ho calon hac o quemeret plaç en-hi, a chaffeo an dentationou hac ar fuggeftionou malin.

Ar remed bras a enep peb seurt tentationou quen bras quen bian, eo displega hor c'halon, ha communica d'hon Directeur an dentationou, ar santimanchou a gassoni hac an affectionou direglet pere hon eus : rac gouezit ervat penaus quenta condition a ra an drouc-speret gant un ene pehini a falvez dezâ da zeceo, eo ar silanç oc'h ober dezi tevel var guemense; evel a ra ar re pere a falvez dezo deceo ar graguez hac ar plac'het, pere quenra tra a reont, vez difen ouro na lavarrint guer d'o zud eus ar pez a bropofont dezo; eléac'h er c'hontrol ma c'houlen Doue dreist peb-tra en e inspirationou, ma o roimp da ânaout d'ar re pere o deveus an direction eus hor c'houstianç. Mar continu evit qnemema tout an denration d'hon importuni ha d'hor perseouti, n'hon eus netra da ober nemet continui eus hor c'hostez ive da revusi hor c'honsantamant : rac evel na ell quet ar merc'hed beza demezet endra leveront non pe falocraç, dememes an ene, peguen troublet bennâc eo gant an dentation, ne ell jamæs beza offanset ganti endra lavar ive non pe falocraç.

Na ræsonit quet ouz hoc'h adversour ha na respontit jamæs ur guer hepquen ountâ nemet ar guer a respontas hor Salver pe gant hini er feazas : *quea e rout, Satan, Gourc'hemennet eo, un Doue hepquen a adori ha nementàn ne servichi.* Hac evel na dle

quet ur c'hreg chast respont an disterra guer na fellet ouz bisaich un den impudic, pehini a zeu d'e fourchu ha da broposi un disonestis bennâc dezi, mæs tec'het diountàn crennamant, ha distrei er memes instant he c'halon ouz he fried o nevezi en he speret ar fidelite pehini e deveus prometet dezàn, hep en em amusi da vargaignat ouz ar vil-se : dememes an ene devot oc'h en em velet pourchuet gant un dentation bennâc, ne dle morse tout en em amusi da ræsoni na da respont outhi, nemet simplamant ha crennamant en em drei ouz JESUS-CHRIST e Fried divin, ha protesti a nevez e fidelite dezàn, penaus e fell dezi da jamæs beza oll dezàn hepquen, en ur lavaret :

Dec'hu hepquen, va Jesus, oun,
Bezit ar mæstr eus va c'halon.

## AN EIZVET CHABISTR.

### *Penaus eo ret resista ouz an dentationou munut.*

PEguement bennâc ma zeo ret combati ouz an dentationou bras gant ur gouraich ferm, ha ma zeo profitabl bras deomp ar victor pehini a c'hounezomp varnezo ; ez e cousgoude martese profitaploc'h deomp c'hoaz combati ervat ouz an dentationou munut : rac evel ma tremen ar re vras dreist ar re

re vunut e calite, e tremen ivez ar re vunut dreist ar re vras e niver quement, ma c'hell ar victor varnezo beza comparachet ouz ar victor var ar re vrassa. Ar bleizi hac an ourset a so hep douet ebet dangetussoc'h eguet ar c'helien; hoguen cousgoude ne reont quet quement a importunite hac a ziesamant deomp, na ne exerçont quet quement hor patiantet evel ma ra ar c'helien. Un dra eas e deomp miret na raemp ur muntr, mæs un dra zificil e deomp en em viret ouz ar c'holeriou munut, peveus a re en em bresant an occasion bep moment. Un dra eas e da un ozac'h pe da ur c'hreg en em ampeich diouz an aoultriez, mæs ne de quet quen eas-se en em ampeich diouz ur sell, en em ampeich da rei pe da receo carantez, en em ampeich da hrocuri dre attaich faveriou munut evit ur re bennâc, ha da lavaret pe da glevet comsou a c'halantis. Eas aoualc'h eo chom hep laerez madou an nessa, mæs ne d'e quet quen eas-se chom hep o desirout. Eas aoualc'h eo chom hep rei fals-testeni e justiç, hoguen dies eo chom hep lavaret ur gaou bennâc e converfation hac en antretien. Eas aoualc'h eo en em viret ouz ar vezvinti, hoguen ne d'e quet quen eas-se beza sobr ha moderet en dihri hac en efa. Eas e deomp miret na zesirremp maro hon nessa, hoguen dies e deomp miret na zesirremp e incommodite: eas e deomp miret

na zeuemp da ziffami den, mæs dies e deomp miret na zeuemp d'e ziſpriſout.

Bref an denrationou munur-ſe a goler, a voal ſuſpicion, a jalouſi, a avi, a amouroufdet, a follentez, a vanite, a zuplicite pe a zoublentez, a afferetez, a fineſſa, a ſongeſonou diſoneſt, ar re-ſe eo an exerciçou continuel hac an dentationou ordinal o deveus ar re zevora memes hac ar re greha: ha rac-ſe, va Philotee, e rencomp caout ur ſourci hac un dilijanç vras d'en em brepari d'ar gombat-ſe; ha bezit aſſuret penaus quellies victor a c'hounezomp var an adverſourien munur-ſe, quellies-ſe ivez a berleſen a vezo lequeat er gurunen a c'hloar, pehini a brepat Doue deomp en e Varados: ha racſe e lavaran penaus o c'hortos combati evar ha gant couraich ouz an dentationou hras, mar gu'erruont, e rencomp en em ziſen ervat ha gant dilijanç ouz an dentationou munur hac an attacou ſempl-mâ.

## AN NAVET CHABISTR.

*Penaus eo e ranquer remedia ouz an dentationou munut.*

EVit an dentationou mõnut-ſe'ta eus a vanite, a ſuſpicion, a chagrin, a jalouſi, a avi, a garanteziou direglet, hac an ſeurt traou ſot-ſe, pere a zeu evel quelien da dre-

men dirac hon daoulagat, ha d'hor picat eber var hor boc'h, eber var hor fri, abalamour ma zeo impossibl beza toutafæt exant diouz an importunite anezo; ar guella resistanç a ouffer da ober ouro, eo en em zerc'hel e repos hep en em inquieti nac en em chagrina morseroüt: rac an traou-se oll ne ellont quet noafout deomp evito d'hon importuni, nemet e vezzimp aro er resolution hac er volontez da fervicha Doue.

Disprigit eta an attacou munut-se, ha na brigit quet so-quen fonjal petra e fell dezo da lavaret; hoguen list-ii da vourdounat etro ho tiouscouran quement hac a garrint, ha da nigeal ha tunt'ha teuont endro deoc'h, evel ma lefer ar c'helien; ha pa zeuint d'ho picat ha d'en em arreti un nebeut en ho calon, na rit quen tra nemet o lamet simplamant, non pas o combati nac o respont ouro, mæs oc'h ober actou-control, n'eus forz pe feurt, ispicial eus a garantez Doue: rac, mar em c'hredit, n'en em aheurtot quet da fallout opposi ato ar vertuz control d'an dentation pehini a fantit, abalamour ma ve an dra-se fallout casi disput outhi; mæs goude beza grêt un act eus ar vertuz pehini a so directamant control d'an dentation, mar hoc'h eus bet ar spaç da anaout pe feurt tentation eo, e tistroot simplamant ho calon ouz Jesus-Christ crucifiet, ha dre un act a garantez en e andret e pocot e dreid sacr.

Hounnez eo ar guella moyen da drec'hi an adversour, quen en dentationou bras quen er re vian : rac evel ma compren carantez Doue enni e-unan quement perfection o deveus an oll vertuziou-all, hac en ur fæçon excellantoc'h eguet ar vertuziou memes, ez eo ivez an excellanta remed a enep an oll viçou, hac ho sperer o veza custum e pep tentation da gaout recours d'ar remed general-se, ne vezo quet obliget da gonsideri na da examina pe seurt tentationou en deveus ; n'en devezo simplamant, pa vezo troublet, nemet en em reposi var ar remed bras-mâ, pehini a so oufpen quen terribl d'an drouc-speret, ma paoues d'hon tenti, pa vel penaus e servich e dentationou d'hon excita da ober an actou-se a garantez Doue. Chetu a-se ar remed ouz an dentationou munut, pere a erru alies ha pe gant re, ma falfe deomp en em amusi a hini da hini, e teuemp d'en em geina hep avanç netra.

## AN DECVET CHABISTR.

*Penaus e rencomp fortifia hor c'halon a enep an Dentationou.*

COnsiderit aviziou pe seurt passionou hac inclinationou a zomin muia en hoc'h ene : ha pa ho pezo-ii anavezet, quemerit

ur fæçon da veva pehini a ve control-beo dezo, quen en ho songesonou, quen en ho consisou, quen en hoc'h œuvrou. Dre exempl mar en em santit inclinet d'ar bassion a vanite hac a zesir da veza istimet, songit alies peguer miserabl e buez an den er bed-mâ, peguer geinus vezo ar vaniteou-se d'ho coustianç en heur ar maro, peguen indin int eus a ur galon nobl ha couraschus, ha ne de ar vaniteou-se nemet bugaleaich hac amusamanchou. Comsit alies a enep ar vanite: ha peguement bennâc ma seblante deoc'h er grac'h a enep ho meno, na list quet cousgoude n'e dispríchot ervat; rac dre ar voïense en em angachot evit hoc'h enor memes da souten an du gontrol d'ar vanite, hac oc'h en em accustumi da barlant a enep un dra bennâc, e teuomp d'en em excita d'e gassaat, peguement bennâc ma hor bise-èn caret er gommançamant. Grit actionou a humilite ha servichou dister muia ma ellot, peguement bennâc ma sonche deoc'h er grac'h a enep ho meno: rac dre ar voyen-se e teud d'en em habitui d'an humilite ha da semplaat ho superbite en hevelep-fæçon, pa zui an dentation a vanite, ne allo quet hoc'h inclination e diguemeret quercouls, hac ho pezo muy a nerz d'e zrec'hi. Mar douc'h inclinet d'an avariçdet, songit alies er follentez eus ar pec'het-se, pehini hon rent esclavet d'ar pez ne de crouet nemet evit servi-

choar deomp; penaus en heur ar maro e ranquimp quitat tour ha dilefel ar pez hon eus destumet etre daouarn hen-a-hen, pere er fouillezo martese; peautramant e servicho dezo an dra-se d'en em zauni, hac an seurt songesonou mad-se. Comfir ive cals a enep an avariçdet ha meulir cals disprigeanç ar bed : en em contraignit da rei alies an alusen ha da ober œuvrou a drugarez, ha list un occasion bennâc da dremen hep destum hac hep gounit.

Mar douc'h sujet da zesirout rei pe receo caranreziou diregler, songir alies peguen dangerus eo an amusamant-se quen evidoc'h quen evit ar re-all, peguement ez e un dra indin profani hac implija e rambreerez an affection nopla so en hoc'h ene. Peguement en em rentit sujet da veza blamet ha rremenet evir ur sperer liger : parlantit alies evit ar burete hac ar simplicite a galon, ha grit ive muia hac a ellot eus a actionou conform da guemense, o tioual diouz peb-seurt affeterez ha diouz peb-seurr gestou : erfin en amser ar peoc'h, pa na viot quet presset gant an dentationou eus ar pec'het, pe da hini ez ouc'h sujet, grir cals a actionou eus ar vertuz pehini a so control d'ar pec'het-se; ha ma n'en em bresant quet an occasionou a guemense, iit aziarben dezo d'o rancontr: rac dre ar voyen-se e crehair ho calon a enep an dentationou da zonet.

## AN UNNECVET CHABISTR.

### *Var an inquietud.*

AN inquietud ne de quet un dentation hepquen eo, mæs ne fourcen peveus a hini ha pe dre hini e c'herru cals a dentationou; ha rac-se e livirin un dra bennâc anezi. An driftidiguez ne de quen tra nemet ar boan speret pehini hon eus abalamour d'an droug ha d'an deffot a so enomp a enep hor meno, daouft pe èn a so un droug exterieur, evel ma zeo ar baourentez, ar c'hlenvet, an disprijanç pehini a reer ac'hanomp hac ur c'holl bennâc: daouft pe èn a so un droug interieur, evel ma zeo an inoranç, an degout en oræson, ar repugnanç, an dentation: pa sant hon ene'ta e deveus un inconveniant bennâc evelse, ez e poan ganti e gaout, ha cheru eno an driftidiguez; ha neuse-souden e tesir beza exant a guemense ha caout ar voyen d'en em zisober diouz an inconveniant-se: hetec eno e deveus ræson; rac peb-hini a zesir naturalamant ar mad hac a deac'h diouz ar pez a sonch a so droug. Mar clasq an ene ar moyenou da veza dilivret diouz an droug hac an inconveniant-se abalamour da Zoue, o c'hlasco gant patiantet, gant douçder ha gant humilite hep en em chagrina, o c'hor-

tos mui beza dilivret dre ar vadelez hac ar brovidanç a Zoue eguet gant e foan ha gant e fourci hac e dilijanç : mar clasq beza dilivret abalamour dezi e-unan, e vezo ur pres hac un hast bras varnezi o clasq ar moyenou a guemense, evel pa zepante mui ar mad se diouthi eguet diouz Doue : ne lavaran quet e fonche an dra-se, hoguen lavaret a ran e teu d'en em breffi evel pa fonche. Ma na guef quet prest ar pez a zesir, e c'hantre en un inquietud hac en un impatiantet vras, hac evel na vez quet lammet an droug diaguent gant an oll inquietud hac an oll impatiantet-se, mæs quent-se cresquet ha goazzeat e c'hantre an ene en un displijadur dreist voder oc'h en em digourachi en hevelep-fæçon, ma soinch dezi n'e deus remed ebet mui ouz e droug pe ouz e deffot. Guelet a rir eta penaus an dristidiguez, pehini a so just er gommançamant, a zeu da anjandri an inquietud, hac an inquietud a zeu da anjandri goudese ur gresçanç a dristidiguez pehini a so dangerus bras.

An inquietud eo ar brassa droug a erru gant an ene, exceptet ar pec'het. Rac evel ma teu ar revoltou hac an troublou a ziabarz da ruina ur Rouantelez antieramant, ha d'e ampeich na ell resista ouz an estranjour pe an adversour a ziaveaz, evelse hor c'halon, o veza troublet hac inquietet a zia-



barz, a goll an nerz da veintini ar vertuziou pere e devoa acquisitet, ar pez a lam diganti aſſambles ar voyen da reſiſta ouz tentationou an adverſour pehini a ra neuſe peb-ſeurt effort evit peſqueta, ec'his a lavarer, en dour tenval, da lavaret eo, evit caout un avantaich bennâc var hor c'houſtianç endra vez erc'hſſe tenvaleat ha troublet gant an inquietud. An inquietud a ſorti eus an deſir direglet da veza dilivret diouz an droug pehini a ſanter, pe da acquiſita ar mad pehini a eſperet : ha couſgoude ne deus netra a guemènt a vouazza mui an droug, nac a bella mui ar mad, eguet ma ra an inquietud hac an ampreſſamant. Al laboucet a chom dalc'het er rouejou hac el laçou, abalamour, pa vezont angaget enno, ma en em remuont ha ma en em ziffretont re da ſortial emeas, hac er fæçon-ſe nemet en em ſerra ebarz ne reont ato mui-ouz-vut. Pa viot preſſet eta gant an deſir da veza dilivret diouz an droug pe da gaout ur mad bennâc, abarz peb-tra liquit ho ſpéret e repos, grit d'ho chujamant ha d'ho volontez en em zerc'hel compes hep en em droubli, ha neuſe pourchaſſit adoug ho cam ha goueſtadic an iſſu mad eus ho teſir, oc'h en em ſervichout diouz tu eus ar moyenou pere a a vezo convenabl da guemenſe; ha pa lavaràn a doug ho cam, ne ententan quet gant neglijanç, mæs hep en em breſſi, hep

en em droubli hac hep en em inquieti, autramant eleac'h caout an effet eus ho tesir, ne reot nemet coll tout hac en em ambarassi mui-ouz-vui.

Va ene a so ato etre va douarn, va Doue, ha n'em eus quet ancounec'heat ho lesen, eme Zavid gueichal; examinit estreguet ur veich en deiz, da viana diouz nos ha diouz vintin, ha c'hui a zalc'h ivez hoc'h ene etre ho taouarn, pe hi a vez ravisset digueneoc'h gant un inquietud ha gant un inclination fall bennâc. Consideri t ha c'hui a zalc'h ho calon en ho courc'hemen, pe bi na d'e quet achapet eus adre ho taouarn evit en em angagi en un affection direglet bennâc eus a garantez, a gassoni, a avi, a c'hoant, a aon, a velancoli pe a joa. Mar deo en em egaret evelse ho calon, abarz peb-tra oll clasquit-hi, ha digacit-hi goestadic e presanç Doue, o lacat hoc'h affectionou hac ho tesirou dindan an oboissanç hac an dispositiǫn eus e volontez divin : rac evel ma teu ar re pere o deveus ann da goll un dra bennâc a so precius dezo, d'e zerc'hel en o dorn serret clos, evelse ivez oc'h imita ar Roue bras-se David e tleomp ato lavaret, o va Doue, va ene a so e danger, ha racse e dougan bepret etre va daouarn, hac er fæçon-se n'em eus quet ancounec'heat ho lesen santel.

Na Jist quet ho tesirou, peguen distær

bennâc vent, d'hoc'h inquieti : rac goude an desirou disser ha munut, e caffe ar re vras hac ar re important ho calon dispose-toc'h d'an drouhlien ha d'an direglamant. Pa santot an inquietud oc'h erruout, en em recommandit da Zoue, ha quemerit ar resolution na reot netra tout eus ar pez a c'houlen ho tesir digueneoc'h, quen na vezo tremenet oll an inquietud : nemet un dra ve ha ne alle quet da zifferi, ha neuse e renquit gant un effort douç ha pæsibl derc'hel var ho resir oc'h e voderi muia ma vezo possibl deoc'h ; ha var guemense ober ar pez hoc'h eus da ober non pas hervez ho tesir mæs hervez ar ræson. Mar gu'ilit disolei hoc'h inquietud d'an hini en deveus an direction eus hoc'h ene, pe da viana da un den a zoujanç ho pe fizianç ennâ, na zouetit quet na vezo calmet ho speret neuse-souden ; rac discleria evelse poaniou ar speret da un den sur a ro ar memes soulajamant d'an ene, evel a ro ar gouada da gorf an hini a vez e terzien continu ; hemâ eo ar remed eus an oll remejou. Evelse ivez e roas ar Roue Sant Lois an avis-mâ d'e vap ; mar hoc'h eus, emeza, va map, diesamant ebet var ho speret, livirit-èn incontinant d'ho C'honfessour pe da un den a zoujanç Doue bennâc, hac er fæçon-se e c'hellot douguen caffoc'h a-se ho poan hac ho tiesamant dre an nerz hac ar gouraich cre ho pezo digantân.

## AN DAOUZECVET CHABISTR.

### *Var an driſtidiguez.*

AN driſtidiguez pehini a ſo hervez Doue, eme Sant Paul, a brodu ur binigen pehini a zeu da aſſuri hor ſilvidiguez, hac an driſtidiguez pehini a ſo hervez ar bed a brodu ar maro d'hon ene. An driſtidiguez eta a ell beza mad pe fall hervez an effejou pere a brodu enomp. Guir e penaus e produ mui a voual effejou, eguet a re vad ; rac ne brodu enomp nemet daou effet mad, da c'houzout eo an drugarez hac ar binigen ; hac ez eus c'hueac'h a re fall, da c'houzout eo ar velancoli, an diegui, ar facheri, ar jalouſi, an avi, hac an impatiantet, ar pez en deus grêt d'ar Fur lavaret : *an driſtidiguez a laz cals, ha ne deus profit ebet diouthi* ; abalamour, eleac'h diou c'houeren vad pere a ſorti eus ar ſourcen a driſtidiguez, ez eus c'hueac'h pere a ſo fall meurhet.

An adverſour en em ſervich eus an driſtidiguez evit exerci e dentationou a enep an dud a zoujanç Doue : rac evel ma laca e boan da ober d'ar re vechant beza laouen en o fec'het, e ra ivez e boſſibl da ober d'ar re vad beza triſt en o œuvrou mad : hac ec'his na ell procuri an droug, nemet oc'h e lacat da veza agreabl, ne ell ivez diſtrei diouz

ar mad, nemet och e lacat da veza disagreabl. An drouc-speret en em hlich en drifti-diguez hac er velancoli, evel ma chonio ebarz ivez eternelamant, hac e carre e ve peb-unan en driftidiguez eveldân.

Ar goal driftidiguez a zeu da droubli hon ene; d'hon lacat en inquietud ha da veza dreist voder en aon hac en amprehanfion, d'hon degouri diouz an oræfon, da affoupiffa, da accabli hor cervell, d'hot priva eus a gufut, eus a refolution, a jugeamant hac a gouraich, ha da zifcar hon netz. Bref ec'his ur gouan calet eo pehini a lam e oll guenet digat an douar, hac a zeu da c'hourraat an oll anevalet: tac an driftidiguez a lam ivez e oll douçdet digat an ene, hac e rent cafi paralitic hac impotant hep gallout en em fervichout eus e oll faculteou. Ma c'hoarfe deoc'h jamæs, Philotee, beza attaquet gant ar goal driftidiguez-fe, pratiquit ar temejou-má: ha trift eo unan benmâc, eme Sant Jaques, n'en deveus nemet pidi Doue. An oræfon a fo ur temed fouveren, rac fevel a ra hor fperet ettefe Doue, pehini hepquen e hot joa hac hor c'honfolation; mæs pa er petot, en em fervichit eus a affectionou hac a gomfou quen interrieur quen exterieur, pere ho touque d'ar fiziang ha d'ar garantez en andtet Doue, evel ma ve lavaret, o va Doue leun a drugatez, va Doue leun a vadelez, va Salver

douç ha deboner, Doue va c'halon, c'hui pehini e va joa, va esperanç, ar pried quer ha carantezus eus va ene, hac an seurt comsou tener-mâ.

Controliit muia ma ellot an inclinationou eus an dristidiguez, ha peguement bennac ma caffac'h e rac'h gant yenien, gant tristidiguez ha gant lachete quement a reor en amser-se, na list quet cousgoude n'er greot. Rac an adversour, pehini a bretant hon lentaat hac hon languissa en œuvrou mad dre an dristidiguez, o velet cousgoude penaus nelesomp quet n'o greomp ato, hac e telont mui o veza great gant resistanç ha gant difficulte, e paoues d'hon affligea davantaich. Canit ive neuse Canticou spirituel; rac an drouc-speret en deveus cesset alies e operation dre ar voyen-se, evel ma remerquer en exempl eus a Saül, pehini a yoa siget pe bossedet gant an drouc-speret, ha peveus a hini e veze afflet hac arretet ar violanç dre ar Salmou pere a gane David. Mad ve deoc'h neuse en em occupi en œuvrou exterieur hac en ul labour bennac, oc'h ober memes estreguet un seurt labour evir divertissa hoc'h ene hac e distrei diouz ar pez a ra e zristidiguez, hac evit purifia ha toma ar sperejou, da lavaret e, an humoriou pere a so enoc'h, pa zeo an dristidiguez ur bassion hac un inclination eus ar gomplexion yen ha seac'h.

Grit actionou exterieur eus a ferveur hac a garantez en andret Doue, pa o grac'h hep gout, o vriata imaich ar grucifi, oc'h e serra var ho peultrin, o poquet d'e dreid ha d'e zaouarn, o sevel ho taoulagad hac ho taouarn etrese an Eê, o lanci ho mouez etrese Doue dre gunisou a garantez hac a fizianç, evel ma zeo ar re-mâ : *Va Doue, va muia caret a so din, ha me a so dezàn. Va muia caret a so ur boquet Myrh din, chom a rai etre va divron. Va daoulagat a languis varzu ac enoc'h, va Doue, en ur lavaret, p'eur em c'honsolot-hu-me ? O va* JESUS, *bezit din* JESUS. *Piou am disparitio-me diouz caranteZ va* JESUS *?* hac an seurt comsou tener-se. An disciplin quemeret gant moderation a so mad a enep an dristidiguez, abalamour ma teu an affliction exterieur-se pehini a guemeromp volontieramant var hor c'horf da obteni deomp digant Doue ar gonsolation interieur eus hon ene pehini, o santout ar boan a zianveasse, a ziftro e soinch diouz ar boan a ziabarz.

Ar frecantation eus ar Gommunion santel a so excellant ouz an dristidiguez, rac dre ar bouet celestiel-se e vez creheat ar galon ha rejouisset ar speret. Disculiit d'ho Tirecteur ha d'ho Confessour humblamant ha fidelamant quement dipit na yenien, ha quement santimant na tentation a zeu eus ho

triſtidiguez. Claſquit an antretien eus an dud ſpirituel, hac heatit-ii muia ma ellot endra viot en ho triſtidiguez; hac erfin oll en em reſinit etre daouarn Doue, oc'h en em brepari da ſouſr an driſtidiguez enouus-ſe gant patiantet evel ur bunition juſt eus ho laouenidiguezou vean. Ha na zouetit morſe-tout na zui Doue d'ho tilivra diouz an boan-ſe goude beza exercet hac amprouvet ho patiantet hac ho fidelite.

## AN TRIVECHVET CHABISTR.

*Var ar gonſolationou ſpirituel ha ſanſibl, ha penaus e tleer en em gomporti enno.*

Doue a gonſetv ar bed-mâ en ur genchamant continuel, pe dre hini an deiz a geinch aro en nos, an nevez-amſer en hân, an hân e divez-amſer, an divez-amſer e gouân, hac ar gouân e nevez-amſer, ha jamæs ne vez hênvel toutafæt an eil devez ouz eguile. Gueler a reer deveziou couabr, deveziou glao, deveziou ſec'hor, deveziou avel; hac ar genchamant-ſe a ro ur guenet agreabl d'ar bed univerſel-mâ. Ar memes tra a c'hoare gant an den pehini, evel a lavar ar re Ancien, a ſo un abrege eus ar bed: raç jamæs ne chom an den er memes ſtad, hac e vuez a red var an douar evel an dour, o vont a ſlod hac a rodel continuelamant evel ar gnagou-e naouſpet façon diſhenvel,

henvel, aviziou oc'h en em fevel dre an esperanç, aviziou o c'hifelaat dre an aon hac an doujanç, aviziou o plega a-zeou dre ar gonfolation, aviziou-all a-gleiz dre an affliction; ha jamæs ne vez hënvel an eil devez ouz eguile, na memes an eil heur ouz e ben eus e vuez. Un avertiffamant bras eo hemâ: ret e deomp lacat hor poan da gaout ur fermete continuel a galon etouez quenalies aaccidantou hac a genchamächou; ha peguement bennac ma ve tro-diztro ha cheingdigeinch an traou-all oll endro deomp, e rencomp chom hepret ferm hep flaich, da fellet, da vifa ha da bretandi ato etrefe hon Doue.

Daouft pe feurt rout a guemero al Leftr, pe ën a yelo varzu cuz-heaul, pe ën a yelo varzu fao-heaul, jamæs coufgoude an nadozvor ne fello nemet varzu fterëdën an Nord. Pa ve troet quement fo tout var oc'hementall, ne lavarän quet hepquen endro deomp, mæs ennomp memes; da lavaret eo; pe e a vezo trift pe e a vezo joayus hon ene, pe hi a vezo e douçder, pe hi a vezo e c'huervder, e peoc'h pe e troublien, e fclerigen pe e têvaligen, e tentation pe e repos, e gout pe e degout, e fec'hor pe e teneridiguez, pe hi a vezo tostet gant an heaul, pe hi a vezo refrefquet gant ar gliz; ret e coufgoude derc'hel ato ar bec eus hor c'halon, eus hor fperet hac eus hor volontez, pehini

Cc

e hon nadoz-vor, da sellet continuelamant ha da visa perpetuelamant etrese carantez Doue hor C'hrouer, hor Salver, hac hor mad souveren. Pe ny a vev, pe ny a varv, eme an Abostol, da Zoue oump ato. Piou hon dispartio-ny diouz carantez Doue? Non jamæs netra n'hor separo diouz ar garantez-se; nac an affliction, nac an anquen, nac ar maro, nac ar vuez, nac ar boan bresant, nac an amprehansion rac an accidantou da zonet, nac an artificçou eus an Ærevent, nac an huelder eus ar gonsolationou, nac ar brosperiteou, nac an donder eus an adversiteou, nac an deneridiguez, nac ar sec'hor ne dle jamæs hor separi diouz ar garantez santel-se, pehini a so founter e Jesus-Christ.

Ar resolution-mâ quen absolut da zerc'hell mad ato da Zoue hep quitât jamæs e garantez douç, a servich da gontre-poues d'hon eneou evit o derc'hel ferm er memes stad santel-se etouez quement a geinchamanchou dishenvel a zigaç deomp ar gondition eus ar vuez-mâ: rac evel ma teu ar guenanigou da guemeret grouanennou mein etre o divesquêr pa vezont surprenet gant an avel var ar meas evit gallout en em valanci en ear, ha miret na daent quen easgant an avel o veza pounnereat gant ar vein-se, evelse ivez hon ene, o veza dre ar resolution-mâ briateat stard ar garantez precius a Zoue, a chom constant ha ferm emesq an incons-

tanç hac ar geinchamant eus a gonsolationou hac an afflictionou quen spirituel quen temporel, quen exterieur quen interieur.

Mæs ouspen an doctrin general-se hon eus izom eus a un descadurez particulier bennâc c'hoaz. 1. Me lavar eta penaus an devotion ne gonsist quet en douçder, er saour, er gonsolation hac en denerideguez santibl eus ar galon, pehini hon laca da vouela ha da huanada hac a ro deomp ur certen satisfaction agreabl ha saourus en un exerciç spirituel bennâc. Non, va Philotee, an devotion hac an dra-se de dint quet ur memes rra. Rac beza ez eus cals a eneou, pere o deveus an denerideguezou hac ar gonsolationou-se, ha cousgoude ne lesont quet na d'int vicius bras; ha n'o deveus parconsfeant guir garantez Doue ebet, ha nebeutoc'h c'hoaz guir devotion ebet. Saül pa edo o pourchu lamet e vuez digant ar paour-quez David, pehini a yoa o tec'het en e raoc'h e deserziou Engaddi, a antreas e-unan en ur c'havarn, eleac'h ma oa cuzet David gant e dud: David, pehini a alfe eas aoualc'h e laza en occasion-se a lesas e vuez gantâ, ha ne fallas quet dezân so-quen ober aon dezân; mæs oc'h e veza leset da sortial en e liberte, er galvas goudese evit disquez dezân e innoçanç hac evit rei dezâ da anaout oa het niestr eus e vuez ma carse. Ebien var guenense petra na eureu Saül evit disquez oa tenerreat e

galon en andret David ? e c'hervel a rea e vap, commançz a eureu da vouela, d'e veuli, da anaour ervat e vadelez hac e zoucder, da bidi Doue evintàn, da bronostica e vise bras hac enorabl ur veich, ha da recommandi dezàn e vugale pere a chomse var e lerc'h. Pebez doucder ha tenerididguez a galon a alse Saül da zisquez brasso'h ? hac evit quemense rout coufgoude ne doa quer chencher en e ene, ha ne lese quet na gonrinue e bersecution a enep David quer cruel ha biscoaz. Chetu penaus en em gueftud, pere o confideri ar vadelez a Zoue ha passion hor Salver, a sant o c'halon tenerreat bras, ar pez o laca da huanada, da vouela, da bidi ha da drugarecât Doue en ur fæçon quer sanfibl, ma lavarret e ve sesiet o c'halon gant un devotion vras meurbet : hoguen pa zeuer d'o approu, e veler penaus, evel ar c'haouajou glao, pere e creis an Hàn tom a gouez en ur dremeh a vanneou bras var an douar hep antren ebarz, ne fervichont nemet da brodui cabellou touceg ; dememes an dalou hac an deneridiguez-se o coneza var ur galon vicius hep antren ebarz, ne fervichont da netra tout dezi : rac evit quemense oll an dud abuser-se ne restituenr quet ul liard eus ar mad droug acquisitet, pehini a so en o fossession, ne renoncenr quet da unan hepquen eus o affectionou hac o inclinationou fall, ha ne garrent quet quemeret an dis-

terra incommodite evit servich hor Salver, gant quemenr gouelvan a reont var e souffrançou; hac evelse ne de ar santimanchnu mad, pere o deveus bet, nemet certen cabeliou-touceg spirituel, pere ne de quet ar guir devotion int, quent-se ne dint lies a veich nemet finessaou bras eus an adversour, pehini oc'h amusi an eneou er gonsolarionou munut-se, a ra dezo chom contant ha satisfiet a guemense, evit na glasquint mui ar guir devotion, pehini a gonsist en ur volontez ferm, resolu, pront ha prest da executi ar pez a ouser ervat a so agreabl da Zoue.

Ur buguel a vouelo dourec o velet rei un taul lanceres d'e vam evit e goada; hoguen mar deu e vam, p'evit hini e vouele, da c'houlen ountà er memes amser un aval pe ur c'hornedat drage sucr a so gantà en e zourn, ne falvezo dezà morsetour e rei dezi. Evelse a c'hoare peurvuia gant hon devotionou tener. O velet toullet gant un taol lanç calon Jesus crucifiet, e vouelomp tener avizviou martese. Allas! Philotee, ervat a reomp gouela var ar Maro ha Passion galetse eus hon Tad hac hon Redemptor; mæs petra e deomp-ni'ta na roomp dezà evit mad an aval a so erre hon daouarn hac a c'houlen ouzomp ganr quement a importunire, da c'houzour e hor c'halon, pehini hepquen eo an aval a garantez a c'houlen hor Salver quer

digueneomp ? petra na zilefom-ni gantàn an affectionou, an attachou, ar pligeadurezou hac ar gomplefançou munut-fe, pere a fel dezàn da ziframmia digueneomp, ha ne ell quet, abalamour ma ze hon drage-fuer int, pe da re hon eus mui a inclination eguet d'e c'hraç celeftiel ? Allas ! caranteziou bugale eo ar re-fe; tener int evit guir, hoguen fempl ha faltafius int ivez hac effet ebet ne reont var hor c'halon. An devotion eta ne gonfift quet en deneridiguezou hac en affectionou fanfibl-fe, pere a zeu aviziou eus an natural, pehini a fo boug ha facil ere'hiffe da receo an impreffion a falvez da rei dezàn; aviziou-all fo-quen e teu an dalou hac an deneridiguezou fanfibl-fe aberz an adverfour, pehini evit hon amufi hac hon trompla gant an affectionou tener-fe, a zeu da excita hon imagination evit hon difpos d'ar gouelvan ha d'an deneridiguez-fe o rei deöp da gridi an hen-fe penaus ez omp devot, ha touchet en hor c'halon gant ur guir gontrition ha gant ur guir garantez en andret Doue, ha coufgoude ne domp quet.

2. Ar fantimanchou tener hac an affectionou douç-fe a fo coufgoude aviziou mad ha profitabl meurbet : rac digaç a reont appetit d'an ene da veza devot, dont a reont da gonforti ar fperet, ha da ajouti var an dilijanç eus an devotion ur joa hac ul laouenidiguez fantel, pehini a rent hon actionou

caer hac agreabl memes a zianveas. Evit ar gout-se, pehini a gafer en traou divin oa e crie David en termeniou-mâ ; O va Doue ! peguen douç e ho comsoû-hu d'am staonne ! douçoc'h int eguet ar mel d'am guenou. Hac evit guir an disterra consolation a recevomp eus an devotion a dal mui e peb-fæçon eguet ar recreationou excellanta eus ar bed. An divron hac al leaz, da lavaret eo, ar faveriou eus ar Pried divin a so guell d'hon ene, eguet ar guin an dilicata eus a blijadurezou an douar. Nep en deveus tanveat eus ar faveriou hac an douçderiou celestiel-se, a guef oll gonsolationou ar bed-mâ evel oc'hement a vestl hac a c'huervder : hac evel ma receo ar re, pere o deveus al loufaouen Scytiq en o guenou, un douçder quer bras anezi na santont na naon na sec'het, evelse ar re-mâ en deveus roet Doue dezo ar Man celestiel-se a zouçdet hac a gonsolation interieur, ne ellont quet desirout na receo consolationou ar bed, da viana evit quemeret gout enno, nac evit en em amusi hac en em affectioni enno. Un tanva eus ar joüisdet eternel int ar gonsolationou interieut-se a ro Doue d'an eneou pere en c'hlasq ; greunigou sucret int pere a ro d'e vugaligou evit o sigña hac o zenna d'e garet mui-ouz-vui : dourou cordial int, a bresant dezo evit o c'honforti hac o c'hourrachi, hac aviziou ez int ivez errezou eus

ar recompans eternel.

3. Mæs, eme vezo c'hui, pa zeus consolationou sansibl, pere a so mad hac a zeu digant Doue, ha pa zeus ive cousgoude, hac a so inutil, dangerus, ha noasus bras memes, pere a zeu pe digant an natur, pe digant an adversour memes, penaus e c'hillin-me disaranri an eil-re diouz eguile? Ur reglen general evit an affectionou hac ar santimanchou eus hon ene, Philotee, eo ma tleomp o anaout diouz ar frouez anezo; hor c'halon eo ar vezen, an affectionou hac ar santimanchou eo ar blenchou anezi, e œuvrou hac e actionou eo ar frouez. Mad eo ar galon pehini e deveus affectionou ha santimanchou mad, hac an affectionou pe ar santimanchou-se a so mad, pere a brodu enōp effejou mad hac hon laca da ober actionou santel. Mar deu an douçderiou, an deneriguezou hac ar gonsolationou-se d'hon renta humploc'h, patianroc'h, amiaploc'h, charitaploc'h ha truezussoc'h en andret hon nessa, servantoc'h da vortifia hor c'hoanteu hac hon inclinationou fall, fideloc'h en hon exerciçou mad, maniaploc'h ha souploc'h en egard d'ar re ma tleomp oboissa dezo, ha simploc'h en hor buez hac en hor c'homportamant, ne deus quer da zoueri, Philotee, na d'e aberz Doue int: hoguen ma n'o deveus an douçderiou-se hac an affectionou

sansibl-se quen douçder nemet evidomp hon-unan, ma na reont nemet hon renta curius, trenc, quivioul, impatiant, aheurtet, rog, superb, calet ouz hon nessa, hac o sonjal e vemp dija Sent vian ne false deomp mui beza sujet d'an direction na d'ar gourreccion, ne deus douet ebet na deo ar re-se consolationou faus ha pernicius. Ur vezen vad ne brodu nemet frouez mad.

4. Pa hor bezo eus an douçderiou hac ar gonsolationou interieur-se, e rencomp en em humilia cals dirac Doue : lequeomp evez mad na lavarremp o santout an douçderiou-se ; ô me so mad ha santel ! non Philotee, madou int pere n'hon rentont quet guell : rac, evel am eus lavaret, an devotion ne gonsist quet en dra-se ; mæs leveromp ; ô e a so Doue mad d'ar re pere a esper enná, d'an ene pehini er c'hlasq ! Nep en deveus sucr en e c'henou, ne ell quet lavare e ve douç e c'henou ; ar sucr, pehini a so ebarz, eo a so douç : evelse evit beza mad meurbet an douçder spirituel-se, hac evit beza guell c'hoaz an Autrou Doue, pehini e ro deomp, ne de quet lavaret e ve mad an hini a receo an douçder-se.

5. Anavezomp ez omp c'hoaz bugaligou pere hon eus izom eus al leaz, hac ez e roer ar greun sucret-se deomp, abalamour ma ze c'hoaz tener ha dilicat hor speret, pehini en deveus izom eus an douçderiouigou-

se evit e denna da garet Doue.

6. Mæs goude quemense, o coms generalamant hac evit an ordinal, recevomp gant humilite ar graçou hac ar faveriou-se, hac istimomp-ii bras meurbet, non pas quement abalamour ma zint bras enno o-unan, evel abalamour ma zeo dourn Doue eo o laca en hor c'halon, eguis a rae ur vam peini, evit calmi he buguel, a lacae dragennou sucr e-unan en e c'henou a unanou; rac ma en deffe ar buguel jugeamant, e c'histime mui an douçder eus ar cheriffamant a ra e vam dezân, eguet an douçder eus an drage sucrse. Hac evelse, Philotee, cals eo caout an douçderiou spirituel-se; mæs an douçder eus an oll douçderiou eo consideri penaus o laca Doue e-unan, evel ur vam garantezus, en hor guenou, en hor c'halon, en hon ene, en hor speret.

7. Goude beza recevet evelse humblamant, bezomp sourcius d'o implija hervez intention an hini pehini o ro deomp. Perac e soinch deomp-ni e ro Doue deomp an douçderiou-se? Evit hon renta douç en andret peb-unan, ha carantezus en e andret èn. Ar vam a ro an drageou d'he buguel evit e lacat da boquet dezi: pocomp ivez eta d'hor Salver pehini a ro deomp quement a zouçder; hoguen poquet d'hor Salver e oboissa dezân, miret e C'hourc'hemennou, ober e volontez, heuly e zesirou, bref e

vriata tener gant oboiſſanç ha fidelite. Pa hor bezo recevet eta ur gonſolation ſpirituel bennâc, e rencomp en deiz-ſe en em renta diligeantoc'h da ober ervat ha d'en em humilia.

8. Ouzpen quement ſe toot e rencomp aviziou renonç d'an hevelep douçderiou, teneridiguezou ha conſolationou, e ſepari hor c'halon diouto, hac o proteſti penaus, peguement bennâc ma teuemp d'o accêpti humblamant ha d'o c'harer abalamour ma o digaç deomp ha ma hon excitont d'e garet, ne d'e quet an douçderiou-ſe couſgoude eo a glaſcomp, Doue hac e garantez ſantel eo; ne d'e quet ar gonſolation eo, mæs ar C'honſolateur; ne d'e quet an douçder, mæs hor Salver douç e-unan eo: hac en affection-ſe e tleump en em ziſpos da chom ſerm er garantez ſantel a Zoue, pa na dleffemp caout jamæs conſolation ebet en hor buez, ha da veza contant da lavaret var Menez Calvar couls ha var Menez Tabor: ô va Doue, ên a ſo mad din-me beza guenec'hu, pe c'hui a vezo er Groas, pe c'hui a vezo er C'hloar.

9. Finalamant hoc'h avertiſſan penaus, mar gu'errue guenecoc'h un abondanç notabl bennâc eus an hevelep conſolationou, teneridiguezou, daelou ha douçderiou, pe un dra extrordinal bennâc ganto, ma ho pezo da gonferi fidelamant gant ho Confeſſour-

var guemenſe, evit diſqui gantâ penaus e ranquet en em gomporti neuſe; rac ar Scritur a lavar : *Ha caſet hoc'heus-hu ar mel? Dibrit aneźân ar peź a ſo aӡualc'h hepquen.*

## AR PEVARZECVET CHABISTR.

*Var ar ſec'hor hac an degout ſpirituel en devotion.*

OBer a reot eta evel am eus lavaret deoc'h bremâ, va Philotee, pa ho pezo conſolationou ſpirituel; mæs an amſer gaerſe quen agreabl ne bado quet ato : rac c'hoarvout a raï ma viot aviziou quer privet ha quen dibourve eus ar ſantimant a zevotion, ma queffot hoc'h ene evel un deſerz pe ur franchis, evel un douar dibrofit ha dibratic, eleac'h ne deus nac hent na quenod da vont etreſe Doue, na dour a c'hraç ebet d'e arrouſi, abalamour d'ar ſec'hor-ſe pehini a ſeblant e renta toutafæt inutil ha dîn da veza dileſet. Allas! peguen dîn eo a gompaſſion an ene pehini a ſo er ſtad-ſe, iſpicial pa vez eſtrainch ar boan hac an degoutſe pe en hini en em gueſ; rac neuſe ne ra nemet gouela nos-deiz, evel David, endra vez an adverſout gant mil dentation o claſq e lacat da ziſeſperi, o'ch ober goab anezi, o lavaret dezi en e interieur : ah! paourez guez, peleac'h ema da Zoue-de? pe a hent e c'helli-de e gaout èn? piou a allo birvi-

quen renta dide ar joa eus e c'hraç santel-èn e
Petra reot-hu neuse'ta, Philotee? N'hoc'h eus nemet lacat evez pe a leac'h e c'herru an droug. Peurvuia e vezomp caus hon-unan d'hor sec'hor ha d'hon degout en devotion.
1. Evel ma revus ur vam ar sucr ouz he buguel, pehini a vez sujet d'ar prènvet, evelse Doue a lam digueneomp ar gonsolationou, pa guemeromp enno ur gomplesanç vean bennac, ha pa vezomp sujet d'ar superbite ha d'an arroganç. Profitabl e din, va Doue, e teuac'h d'am humilia: ya, rac abarz beza humiliet em boa hoc'h offancet. 2. Pa neglijomp tenna profit eus an douçderiou a garantez Doue e pouent hac en amser, e teu d'o sellaat diouzomp e punition eus hon diegui. An Israelit pehini ne zestume quet ar man mintin-mad, ne alle mui e zestum, goude ma veze savet an heaul, rac neuse souden e teuze oll.
3. Aviziou e vezomp cousquet en ur guele a gontantamant sansuel hac a gonsolation ar bed, evel ma edo ar Pried hont eus ar C'hanticou. Ar Pried divin eus hon eneou a sco var dor hor c'halon, hon inspira a ra d'en em rei adarre d'hon exercicou spirituel; hoguen marc'hata ountân a reomp, abalamour ma hon eus poan o quitaat an amusamanchou vean-se, hac oc'h en em separi diouz ar gontantamanchou faus-se: ha rac-se e tremen ebiou, hac hon les da loueda en hon

diegui, ha goudese pa falvez deomp e glasq, hor bez cals a boan och e gaout : merirpout a reomp ervat quemense, pa zomp bet quen infidel ha quen disleal d'e garantez o revusi an exercic anezi, evit heul an attaich ouz traou ar bed. Ya, eme Zoue, beza ez eus gueneoc'h eta eus ar bleud a Ægipt, n'ho pezo quet ar Man eta eus an Eê. Ar guenan o deveus cas ouz quement seurt c'huez a vez composet dre art, peguer mad bennâc e seblante deomp ar c'huez-se ; hac an douçderiou eus ar Speret-santel ne ellont quet soufr quen nebeut an douçderiou artificius eus ar bed.

Mar bezit doubl ha diguiset och en em servichout eus a finessaou a speret e Confession hac er gommunicationou spirituel pere ho pez gant ho Tirecteur, an dra-se a den ivez ar sec'her hac an degout-se d'hoc'h ene: rac pa livirit gaou d'ar Sperer-santel e personaich ho Confessour, pe ouz hini e tisquisit ho coustianç, ne d'e quet estrainch mar revus e gonsolationou divin ouzoc'h : ne fell quet deoc'h beza simpl ha meif evel ur buguel, n'ho pezo quet eta an drageen sucr a vez roet d'ar vugale. 5. En em rassasiet ouc'h eus a gontantamanchou ar bed, ne de quet marvail eta ho pe degout evit ar gontantamanchou spirituel. Doue en deveus carguet a vadou spirituel ar re naonec, eme an Itron Varia, hac ar re binvidic en deveus leset

goullo : ar re a so pinvidic eus a plijadurezou ar bed, ne dint quet capabl da receo ar plijadurezou spirituel.

6. Ha c'hui hoc'h eus conservet mad ar frouez eus ar gonsolationou recevet a ziaguent? Beza ho pezo c'hoazeta re a nevez: rac d'an hini en deveus, e vezo roet davantaich, hac an hini n'en deveus quet ar pez so roet dezàn oc'h e veza collet dre e faut, e vezo lamet digantà memes ar pez n'en deveus quet; da lavatet eo, e vezo privet eus ar graçou, pere a yoa preparet evintàn. Guir eo e teu ar glao da lacat ar plant da veva, pere o deveus un dra bennâc a c'hlasvez, mæs evit ar re n'o deveus quet, e lam digantò c'hoaz ar vuez pehini n'o deveus quet; rac o lacat a ra da vreina toutafæt. Dre gals eus an hevelep occasionou-mâ eo e collomp ar gonsolationou a zevotion hac e couezomp er sec'hor hac en degout spirituel. Examinomp eta hor c'houstianç evit guelet ha ni a remerq enomp eus an hevelep deffautou-mâ; hoguen remerquit, Philotee, penaus ne ranquer quet ober an examen-mâ gant inquietud na gant re a enclasq, mæs goude beza consideret fidelamant hor c'homportamant evit ar sujet-se, mar quefomp enomp ar pez a so caus d'an droug, e tleomp trugarecât Doue d'e veza cafet; rac anter-remediet vez ouz an droug, pa vez cafet ar pez so caus dezâ. Ma na

velit er e'hontrol netra e∫particulier a guement a gaffac'h a ve bet caus d'ar fec'hor ha d'an degout-∫e , n'en em amu∫it quet d'e gla∫q davanraich ; mæs gant peb ∫implicite hep examina mui netra e particulier , grit ar pez ma zan da lavaret deoc'h.

1. En em humiliit cals dirac Doue , o e'hanaout ho neant hac ho paourentez. Allas, emit-hu , petra oun-me, pa vezàn dile∫et guenecèn va-unan ! Netra ∫ur, va Doue, nemet un douar ∫eac'h pehini , o veza foueter ha ∫carnilet oll , a zi∫quez ervat an izom e deveus eus ar glao cele∫tiel, hac etrerant e teu da veza rentet e poultr ha da veza ∫quignet gant an avel.

2. Pedit Doue , ha goulennit ar joa interieur-∫e ountà. *Rentit din*, emit-hu , *va Doue, ar joa-∫e a ∫ilvidiguez. Va Zad Cele∫tiel, mar d'e po∫∫ibl, di∫troit ar C'halirmâ diouzin.* Quea diouzin , avel bis , a ∫o quen dibro∫it hac a zi∫ec'h va ene ; deut c'hui avel gracius a gon∫olarionou divin, da c'hueza em jardin, evit ma tui an affectionou mad anezi da ∫cuilla ur c'huez douç hac agreabl.

3. Iit da gaout ho Confe∫∫our, digorit dezâ ervat ho calon , di∫quezit dezâ ervat ar ∫ecrejou eus hoc'h ene, recevit gant ur ∫implicite hac un humilite vras an avi∫ou a roï deoc'h ; tac Doue, pehini a gar infinimant an obei∫∫anç, a rent alies profitabl

an

an avisou pere a gueneromp digant hon hentez, ispicial digant Conductoret an eneou, peguement bennâc a hent-all na ve quet a apparanç vras a guemense: evel ma renras profitabl da Naaman ar dour a rivier Jourdren, peveus a hini en devoa gourc'hemennet ar Profer Elisee dezân en em ser-vichout hep apparanç eber a ræson humen.

4. Hoguen goudese oll ne deus netra quer profitabl pa en em guefomp en hevelep sec'hor hac en hevelep degout, eguet miret na vezzimp re hastet da zesirout beza dilivret a guemense. Ne lavarân quet na dleomp caout ur souhet simpl da veza dilivret; mæs lavaret a rân penaus ne dleomp quet beza re hastet ha re affectionet da guemense, nemet en em resina antieramant d'an disposition eus ar Brovidanç a Zoue, evit queit ha ma plijo gantâ ma en em servicho ac'hanomp etre ar spern-se hac etouez an desirou-se. Leverомp da Zoue'ta en amser-se: *O va Zad Celestiel, mar d'e possibl, grit ma tremeno ar C'halir-mâ diouzin*; mæs ajoutomp ive gant ur gouraich vras: *cousgoude ho volontez bezet great ha non pas va hinime*. Hac en em arretomp eno gant muia hac a allimp a repos: rac Doue oc'h hor guelet er resignation santel-se, hor c'honsolo dre gals a c'hraçou hac a faveriou; evel pa velas Abraham en em resolver d'en em briva eus e vap Isaac, ma en em gontantas

d'e velet indifferant er resignation pur-fe, oc'h e gonsoli gant ur vision agreabl ha ganr benedictionou douç meurbet. E peb-feurt afflictionou'ta quen corporel quen fpirituel hac en distractionou pe er brivarionou eus an devotion fansibl e tleomp lavaret a greis hor c'halon ha gar ur foumiffion ar vraffa. *An Autrou Doue en deveus roet din consolationou, hac en deveus-ii lammet adarre; benniguet ra vezo e Hano sacr ha santel.* Rac o perfeveri en humilire-fe e renro deomp ar faveriou douç en devoa lammer digueneomp, evel ma renras da Job, pehini a oue conftant ha courachus d'en em fervichout eus an hevelep comsou en e oll afflictionou.

5. Finalamant, Philotee, gant hon oll fec'hor, hon oll degour hac hon oll baourentez na gollomp quet a gouraich; mæs gortoomp gant pariamter ar gonsolationou da ziftrei, heuliomp bepret hon trein, na lesomp quet evir quemenfe exerciç eber a zevotion, quent-fe mar d'e possibl, greomp mui a œuvrou mad; ha pa na ellomp presanti d'ar Pried quer eus hon ene confiruriou gleb, presantomp dezâ da viana confituriou seac'h : rac an eil a dal eguile dezân, nemet e vezo ar galon, pehini a offr dezâ, en em resolver antieramant da fallout e garet. Pa vez caer an Nevez-amser, e ra ar guenan mui a vel, ha nebeutoc'h a c'ho-

radur, abalamour ma en em amusont quement ouz an amser gaer da zestum ho fourvision divar ar fleurachou, ma c'hancounec'haont ober o guenan munut; mæs pa vez rust ha tenval an Nevez-amser, e reont mui a c'horadur ha nebeutoc'h a vel: rac evel na ellont quet fortial da zestum ar mel, en em occupont da beupli ha da vultiplia o raç. Evelse ivez e c'herru alies, Philotee, ma teu an ene, oc'h en em velet en Nevez-amser eus ar gonsolationou spirituel, d'en em amusi quement d'o destum ha d'o suna, ma ra cals nebeutoc'h a œuvrou mad en abondanç eus an douçderiou spirituel-se; ha ma ra er c'hontrol emesq ar rust amser hac ar sec'hor spirituel sulvui a œuvrou din ha ferm, hac a c'horadur interieur eus ar guir vertuziou a batiantet, a humilite, a zispriganç anezi e-unan, a resignation hac a renonçamant d'e amour propr, sulvui ma en em vel privet eus ar goud hac eus ar santimanchou agreabl a zevotion.

Un abusion vras eo eta etouez cals, ispicial etouez ar merc'het, cridi penaus ar servich, pehini a rentomp da Zoue hep santour goud na teneredigues ebet a galon, a ve nebeutoc'h agreabl d'e Vajeste divin; pa zeo er c'hontrol hon actionou evel ar ros, pere, peguement bennac ma o deveus mui a c'hraç pa vezont fresc, o deveus cousgoude mui a c'huez-mad ha mui a nerz pa

vezont seac'h : rac toudememes peguement bennâc ma vez hon œuvrou agreaploc'h deomp hon-unan pa o greomp gant an deneredigucz-se a galon, ma vezont agreaploc'h, a lavaràn, deomp-ni pere ne gonsideromp nemet hor satisfaction hon-unan, cousgoude pa hor bez ii-great er sec'hor hac en degout spirituel, o devez ive mui a c'huez-mad ha mui a bris hac a dalvoudeguez dirac Doue. Ya, va Philotee, en amser ar sec'hor e teu hor volontez d'hon douguen da servicha Doue evel parforça; hac evelse eo ret e ve courachussoc'h ha constantoc'h neuse eguet en amser an deneridiguez. Ne d'e quet un dra vras servicha ur Prinç ebarz en douçder eus an amser a beoc'h, hac emesq ar blijadurezou eus e bales; hoguen e servicha en amser rust eus ar bresel, emesq an droublien hac ar bersecutionou, hennez a so ur guir merq eus a gonstanç hac a fidelite.

Santes Angela eus a Foligni a lavare penaus an oræson an agreapla da Zoue eo an hini a reomp parforça hac a enep hor meno, da lavaret eo, an hini ma en em applicomp d'e ober non pas ma hor be gout ebet enni, na ma hor be inclination ebet dezi, nemet hepquen evit plijout da Zoue, pe da dra hon doug hor volontez evel an despet deomp, oc'h oher effort ha violanç d'ar sec'hor ha d'an degout pe d'ar repugnanç hon eus

e quenver an dra-se. Ar memes tra a lavaràn evit peb-seurt œuvrou mad; tac sulvui a gontroliez hac a boan hon eus pe var hor c'horf pe var hor speret oc'h o ober, sul estimetoc'h ha sul breciussoc'h int dirac Doue. Sul nebeutoc'h a so eus hon interest particuler o pratica ar vertuziou, sulvui a-fe en em zisquez eno ar garantez pur en andret Doue. Ar huguel a boq d'e vam prest aoualc'h pa ro un dra zouç dezàn; hoguen mar boq dezi goude rei dezàn un dra c'huero, ez e sin en deveus ur garantez vras outhi.

## AR PEMZECVET CHABISTR.

*Eleac'h ma ze confirmet ha sclerreat ar pez a so lavaret diaraoc, dre un exempl pehini a so da veza remerquet.*

MÆs evit renta sclerroc'h an oll insttruction-mâ, e fell din lacat amâ ur pez excellant eus a Histor Sant Bernard, evel ma em eus-èn cafet tapportet gant ur Scrifagner abil ha fur; lavaret a ra eta evellen. Peurvuia e c'herru casi gant quement hini a gommanç da servicha Doue, ha n'o deveus quet c'hoaz an experianç eus a brivationou ar c'hraç nac eus ar genchamanchou spirituel, penaus, pa vanq dezo ar goudse eus an devotion sansibl, hac ar sclerigen agreabl-se pehini o c'housi d'en em hasta da

vont etreſe Doue, e collont o alan en un taul-cont, hac e couezont en digourajamant hac en driſtidiguez a galon. An dud ententer mad a rent ar ræſon-mâ eus a guemenſe, penaus natur an den ne ell quet beza oll affamet hep caout ur ſatisfaction bennâc pe eus an Eê pe eus an douar: hac ec'his ma teu an eneou da renonç facilamant d'an objedou viſibl ha d'ar plijadurezou corporel, pa vezont bet ſavet azioutò o-unan dre an eſſa hac an tanva o deveus great eus ar plijadurezou ſpirituel; evelſe pa vez lammet diganto ar joa ſpirituel-ſe dre an diſpoſition a Zoue, oc'h en em gaout ivez a hent-all privet eus a gonſolationou corporel, hac o veza na dint quet c'hoaz acuſtumet da c'hortos gant patiantet an diſtro eus ar guir beaul, e ſeblant dezo penaus ne vezont nac en Eê na var an douar, hac e chomint ſebelict en un nos continuel, en hevelep-fæçon o 'veza collet ganto bronn o mam evel hugaligou pere a vez dizounet, ma languiſſont ha ma voelont, ha ma teuont da veza enouus hac importun iſpicial dezo o-unan.

Quememâ'ta a erruas en hent eus ar vertuz gant unan hanvet Geffre eus a Perone, pehini a yoa en em lequeat a nevez a yoa da ſervicha Doue: hemâ o veza deut ſouden da veza ſeac'h, privet a gonſolation interieur ha goloet e ſperet a devaligen, a

gommançàs da gaout memor eus e vignonet et bed, eus e guerent, hac eus ar binvidiguez hac ar gommodite en devoa nevez dileset; ar pez a eureu dezàn beza attaquet gant un dentation quer bras, na alle quet miret n'en remerquet diouz ar fæçon anezàn ha ma en anavezas Servat unan eus e vrassa mignonet fidel, pehini en deoue an adres da dostat ha da goms ountà gant douçder, en ut lavaret dezàn e secret. Petra e quememà, Geffre? Petra e ma zoc'h-hu deuet da veza quen ambaniet ha quen affliget ha ma tisquezit beza? Geffre neuse o tenna un huanad a vouelet e galon a respontas, ah! va breur, emezà, jamæs em buez ne vezin laouen. Eguile toucher dre ar respont-mâ gant truez ountà evel ur guir vreur, a yeas neuse souden da gonta quemense oll d'an Tad commun Sant Bernard, pehini o velet an danger a entreas en un Ilis a dost da bidi Doue evintàn; hac etretant Geffre, pehini ne alle mui gant an driftidiguez a tepofas e ben var ut mean hac a goufcas; mæs da ben un nebeudic amser e sefsont o daou unan eus e oræson gant ar c'hraç obtenet dreizi, hac eguile eus e goufq gant ur visaich quel leal ha quel laouen, ma en em estonas e vignon-quer o velet ur genchamant quer bras ha quet pront, ha na allas quet miret na rebeichas dezàn amiablamant ar pez en devoa respontet dezà un ne-

beudic diaguent. Geffre a replicas dezâ neuſe; mar em boa lavaret deoc'h quent penaus ne viſen james laouen, e c'haſſurân deoc'h bremâ penaus ne vezin james triſt.

Chetu a-ſe an iſſu e devoue an dentation, pehini a erruas gant ar perſonaich devotmâ; hoguen remerquit ebars er recit-mâ, Philotee; 1. Penaus Doue a guſtum rei ur gout hac un tanvâ bennâc eus ar gonſolationou hac ar plijadurezou ſpirituel d'ar re pere a vez o c'hantren en e ſervich, evit o zenna eus a blijadurezou hac a ſatiſfactionou ar bed, hac evit rei couraich dezo da bourchu ar garantez divin; evel a ra ur vam, pehini evit tenna e buguel d'ar vronn, a laca mel var ar bec anezi. 2. Penaus an Doue mad-ſe couſgoude eo a lam ivez aviziou digueneomp, hervez an diſpoſition eus e furnez, al leaz hac ar mel a gonſolationou, evit oc'h hon dizouna erc'hiſſe, ma teſquimp dibri ar bara ſeac'h ha cre,eus a un devotion ferm exercet hac approuvet dre an degout hac an dentationou. 3. Penaus e ſao aviziou tentationou bras meurbet emeſq ar ſec'hor hac an degout ſpirituel, hac eo ret neuſe beza ferm da drec'hi an dentationouſe; rac ne dint quet aberz Doue: mæs ret e ſoufr gant patiantet ar ſec'hor hac an degout-ſe, pa zint ordrenet gant Doue evit hon exerci. 4. Penaus ne dleomp james coll couraich etouez hor poaniou interieur, na

lavaret evel ar Geffre mad-se, jamæs ne vizin laouen na joaüs : rac e creis an nos e tleomp gortos ar sclerigen, ha toudememes e creis ar gaerra amser spirituel a ouffemp da gaout, ne rencomp quet lavaret, ne vezin jamæs trist nac enouet, non : rac evel a lavar ar Fur, en deiziou eürus ne dleer quet ancounec'hât an deiziou malëurus. Ret e caout esperanç e creis an advers'tè, ha caout doujanç e creis ar brosperite, hac en eil occasion hac eben e ranquer ato en em humilia. 5. Penaus ez eo ur remed souveren discleria hor poan da ur mignon spirituel bennâc pehini a alle hor soulagi.

Erfin evit conclui an avertissamant-mâ pehini a so quen necesser, e remercàn penaus en degout spirituel-mâ couls hac e peb tra-all en deveus hon Doue mad hac hon adversour pretantionou control ivez; rac Doue a fell dezâ hor c'hundui dre an degout-se da ur burete vras a galon, da ur renonç antier d'hon interest propr er pez a so evit e servich, ha d'en em zivisca parfetamant eus ac'hanomp hon-unan : mæs an drouc-speret a laca e boan da ober deomp coll couraich, evit ober deomp distrei ouz ar bligeadurezou sansuel ha d'hon renta enouus hac importunus deomp hon-unan ha d'ar re-all, evit ma vezo dicriet ha diffamet an devotion santel. Hoguen mar c'heuliit an avisou pere am eus roet deoc'h, e cres-

quot cals ho perfection en exercic pehini a reot etouez ar poaniou interieur-se peveus a re e fell din lavaret deoc'h choaz ar guermâ abarz echui.

Aviziou an degout, an enouamant hac ar fec'hor spirituel-se a zeu eus an dispoſition ma vez ar c'horf, pehini dre an exces o veilla, o labourat hac o yun, en em guef carguet a ſquizder, a aſſoupiſſamant, a bounerder, hac a infirmiteou-all evelſe pere, peguement bennâc ma ze diouz ar c'horf eo e tepandont, ne leſont qet na incommodont ar ſperet, abalamour d'an union vras a ſo entrezo o daou. Mæs en occaſionou-mâ eo ret caout memor atô da ober cals a actou a vertuz gant ar guevren huela eus hor ſperet hac eus hor volontez; rac peguement bennâc na ſeblante hon ene couſquet oll ha carguet a aſſoupiſſamant hac a ſquizder, couſgoude an actiooou eus hor ſperet ne leſont quet na dint agreabl bras da Zoue. Hac e c'hellomp lavaret en amſer-ſe evel ar Pried Sacr: *Couſquet a ràn, mæs ma c'halon a ſo dihun.* Hac evel am eus lavaret diaraoc, mar deus nebeutoc'h a c'houd o labourat er fæçon-ſe, ez eus couſgoude mui a verit hac a vertuz: hognen ar remed en occaſion-ſe eo erebât ar c'horf dre voyen ur ſoulajamant bac ur recreation legitim bennâc. Evelſe Sant Frances a c'hourc'hemenne d'e Religiuſet ma viſent quer mode-

ret en o zrevel na deuſient quet da accabli ar ferveur eus ar ſperet.

Hac a propos d'an Tad ſantel-mâ, ur veich e oue attaquet ha poaniet gant ur velancoli a ſperet quer bras., ne alle quet miret na en diſqueze en e gomportamant; rac mar ſalle dezâ en em antreteni gant e Religiuſet, ne alle quet; mar pellea diouto, en em gafe gôaz: an abſtinanç hac ar mortification a gorf en accable, hac an oræſon n'er ſoulage morſe-tout. Daou vloaz e oue evelſe, en hevelep-fæçon ma ſeblante oa toutafet abandonet gant Doue; mæs erfin goude beza ſouffret humblamant an tourmant ruſt-ſe, hor Salver a roas adarre dezâ en ur moment ur repoſvan eürus a ſperet. Quemenàn a ro da entent penaus ar ſervicherien vraſſa da Zoue a ſo ſujet d'an degour ha d'ar poaniou ſperet-ſe, ha rac-ſe ne dle quet ar re viana en em eſtoni mar gu'erru ganto beza exercet evelſe.





# AR PEMPET QUEVREN EUS AN INTRODUCTION,

*Pehini a gompren an Exerciçou hac an Avisou evit neveẓi an ene hac e c'honfirma en devotion.*

## AR C'HENTA CHABISTR.

*Penaus eo ret bep bloaẓ renouveli ar propoſiou hac ar reſolutionou dre an exerciçou pere a ſo amâ varlerc'h.*

AR poent quenta eus an exerciçou-mâ a gonſiſt o c'hanaout ervat ar gouſecanç anezo. Hon natur humen a gouez preſt eus e affectionou mad, abalamour d'ar ſtagilite ha d'ar goall inclination eus hor c'hic pehini a bounera hon ene hac e zenn aro ouz traon, nemet en em ſevel a rae alies ouz creac'h dre an nerz eus a ur reſolution ferm; evel ma teu al laboucer da goueza preſt d'an douar, ma na vultipliont ha ma na renouvelont an effort hac an het eus o diouaſquel evit en em zerc'hel var nich. Evit quemenſe, -va Philotee, hoc'h eus izom ive da renouveli ha da repeti alies bras ar propoſiou mad pere hoc'h eus gret da ſervicha

Doue, gant aon ma n'er grac'h quet, na gouezzac'h en ho stad quenta, ha memes en ur stad pehini a ve goaz eals: rac ar c'houeza pe al lam spirituel en deveus an dra-se a bropr, ma teu d'hor precipita isseloc'h ato eguet na doa ar stad peveus a hini oamp pignet ouz creac'h d'an devotion.

Ne deus horolaich ebet, peguer couls bennâc e c'halle beza, na ranquer e sevel hac e banta diveich bemdez diouz ar mintin ha diouz an nos, hac oufpen quemense c'hoaz eo ret e demonti a bez e pez ur veich er bloas da nebeuta evit lamet ar mergl, pehini a vezo savet outhi, evit dresi ar reffordou forceet, hac evit rapari ar re user. Evelse an hini en deveus ur guir fourci eus e galon, a dle e sevel hac e banta etrese Doue diouz nos ha diouz vintin dre an exerciçou pere a so merquet amâ diaraoc, hac oufpen quemense e tle alies consideri ar stad ma emâ, e zresfi hac e accommodi, hac erfin e tle da viana ur veich er bloaz e zemonti hac e examina a bez e pez, da lavaret eo e oll affectionou hac e oll inclinationou ha passionou evit rapari an oll deffautou a alle beza ebarz. Hac evel ma frot an Horloger gant un eol dilicat bennâc ar rodou, ar reffordou hac an oll mouvamanchou eus e horolaich, evit ma zai ligerroc'h a-se, ha na verglo quet quer buan; evelse un den devot goude beza demontet, exa-

minet ha dreſſet ar reſordou eus e galon, evit e renouveli ervat, a dle e colia gant ar Sacramanchou a Gonfeſſion hac a Gommunion. An exerciç-mâ a raparo ho nerz pehini a yoa diſcaret gant an amſer, a domino ho calon, a nevezo ho reſolutionou mad hac a lacai ar vertuziou eus ho ſperet da vleunvi.

Ar Griſtenien ancien a veze fourcius da bratica quemenâ bep bloaz da guènver an deiz ma oue badezet hor Salver, hac e teuent neuſe, evel a lavar Sant Gregor a Nazianze, da renouveli ar broſeſſion hac ar broteſtation eus o Badiziant: greomp ar memes tra, va Philotee, oc'h en em ziſpos volontieramant da guemenſe, hac o lacat hor poan hac hor fourci d'e ober ervat. O veza choaſet eta un amſer convenabl hervez an avis eus ho Tad ſpirituel, hac o veza en em retiret er ſolitud en ho part hoc'h-unan hac a gorf hac a ſperet mui eguet an ordinal, peautramant er Retret, e reot unan pe ziou pe deir meditation var ar poenchou pere a ſo amâ varlerc'h, o c'heul ar method hac ar fæçon da vedita pehini am eus diſquezet deoc'h e commançamant an eil Quevren eus al Lêvr-mâ.



## AN EIL CHABISTR.

*Eleac'h ma confidere ar mad pehini a ra Doue deomp oc'h hor guervel d'e fervicha hervez ar broteftation lequeat amâ diaraoc en uguentvet Chabiftr eus ar guenta Quevren.*

1. CONfiderit ar poenchou eus ho proteftation. Ar c'henta eo da veza quiteat ha deteftet peb pec'het marvel ha renoncet dezâ evit jamæs : an eil eo da veza dediet ha confacret hoc'h ene, ho calon, ho corf ha quement a zepand diouzoc'h da garantez ha da fervich Doue : an trede eo, mar gu'erru gueneoc'h coueza en ur pec'het bennâc, ma feffot anezàn fouden moyenant ar c'hraç a Zoue ; mæs ha ne d'e quet ar refolutionou caer, juft, dîn ha generus? Songit ervat en hoc'h ene peguer fantel, peguer ræfonabl ha peguement eo ar broteftation-fe da veza defiret.

2. Confiderit pe da biou hoc'h eus great ar broteftation-fe, rac da Zoue eo. Mar deo ar broteftation ræfonabl great d'an dud e hon oblich quement, peguement hon oblich mui ar re hon eus grêt da Zoue? *Ah! va Doue*, eme Zavid, *dec'hu eo e deveus va c'halon e lavaret, dec'hu eo e deveus propofet ar goms vad-fe ; jamæs ne ancoune-c'haïn.*

3. Conſiderit pe e preſanç piou; dirac an oll Gourtiſanet celeſtiel. Allas! ar Verc'hes ſacr, Sant Joſeph, hoc'h Eal-mad, Sant Loïs, an oll gompagnunez eiirus-ſe a yoa o ſellet ouzoc'h, hac a huanade var ho comſou gant huanadou a joa hac a gontantamant; hac e velent gant un aoulagat carantezus meurbet ho calon proſternet da dreit hor Salver oc'h en em offr d'e ſervich: great oue ur rejouiſſanç particulier evit ar ſujet-ſe er Jeruſalem celeſtiel eus ar Baradoz, ha bremâ e vezo great ar gommemoration hac ar ſolemnite annuel, mar nevezit a galon vad ho reſolutionou.

4. Conſiderit pe dre voyenou e reſoc'h ho proteſtation. Allas! peguen douç ha peguer gracius e voue Doue en hoc'h andrethu en amſer-ſe! Mæs livirit e guirionez ha n'en em ſantſoc'h-hu quet couhiet ha decevet gant an douçder eus a inſpirationou ar Speret-Santel? Ar c'herdin pe gant re e ſachas Doue ho leſtric etreſe ar porz a ſilvidiguez, he ne doant-ii quet a garantez hac a vadelez? Peguement a eureu-èn oc'h ho ſigna gant e ſucr divin dre ar Sacramanchou, dre al lector, dre an oræſon? Allas! va Philotee, couſquet oac'h, ha Doue a veille varnoc'h, hac a ſonge ſongeſonou a beoc'h var ho calon, medita a rea evidoc'h meditationou a garantez.

5. Conſiderit pe en amſer ho tennas Doue

d'ar

d'ar resolutionou bras-se ; rac er fleur eus ho yaouanctis oa martese : ah, pebez eür dis-qui abret ar pez ne ellomp da c'houzout nemet re zivezat ! Sant Augustin o veza bet tênet en o'ra dregont vloaz, a grie evellen : *O quenet ancien eus va Doue, penaus em eus-me hoc'h anavezet-hu quen divezat ! ho quelet a rean ha n'ho consideren quet.* C'hui, Philotee, a allo lavaret ivez ervat ; o doucder ancien eus va Doue, petra n'am eus-me quent ho tanveat-hu ? Allas ! ha coulgoude n'er meritac'h quet neuse c'hoaz : hac evelse o c'hanaout pebez graç en deveus great Doue deoc'h d'ho peza tennet d'e servich en ho yaouanctis, livirit dezâ gant David : *O va Doue, c'hui hoc'h eus va sclereat ha va zouchet adalec va yaouanctis, hac e veulin da jamæs ho trugarez.* Mar deo en ho cozni e, allas ! Philotee, pebez graç, gou-de beza evelse great goal usaich eus hoc'h amser dremenet, en desse Doue ho calvet d'e servicha abarz mervel, hac en desse artretet an trein eus ho puez miserabl da un amser, pe en hini ma ho pise-hi continuet, e visac'h maleürus eternelamant.

Considerit bremâ an effejou eus ar vocation pe ar galv-se en deveus grêt Doue ac'hanoc'h d'e servich ; caout a reot enoc'h, a sonjan, chenchamanchou mad, o comparachi ar pez ma zouc'h gant ar pez ma zoac'h. Ha ne guifir-hu quet eo un eür vras

deoc'h gouzout parlant ouz Doue dre an oræson? caout affection ha c'hoant d'ê garet? beza diminuet hac apæset cals a bassionou hac a inclinationou revoltet, pere hoc'h inquiete? beza en em exantet diouz cals a bec'hejou hac a vrouilleiç a goustianç? hac erfin beza communiet quellies a veich muguet n'ho pise great, och en em unissa gant ar sourcen souveren-se eus a c'hraçou eternel? Ah, peguer bras eo ar graçou-se! Ret eo, va Philotee, o fouesa diouz poues ar Sanctuer: an dorn-deou a Zoue eo en deus great quemense oll. *Dorn Doue*, eme Zavid, *eo en deus great ar vertuz-se; dorn Doue eo en deus va savet em sa: ne varvin quet; mæs beva a rin hac e tisclериin ar burzudou eus e vadeleż hac a galon hac a c'henou hac a œuvrou.*

Goude an oll consideratiounou-mâ pere, ec'his ma velit, a fournis eleiz a affectionou mad, eo ret conclui simplamant dre un action a c'hraç ha dre ur beden affectioner da tenna profit anezo, och en em retira gant humilite ha gant fizianç vras e Doue, o reservi da ober an effort eus ar resolutionou goude an eil poenr eus an exerciç-mâ.



## AN TREDE CHABISTR.

*Var an examen eus hon ene ha var e avançamant er vuez devot.*

AN eil poent-mâ eus an exerciç a so un nebeut hir, hac evit e bratica e livirin deoc'h penaus ne de quet ret er meditac'h oll en ur veich, mæs etre lies gueich; evel ma ve quemeret ho comportamant en andret Doue evit ur veich, ho comportamant en hoc'h andret hoc'h-unan evit ur veich-all, ho comportamant en andret ho nessa evit ur veich-all, hac ar gonsideration eus ho passionou hac eus hoc'h inclinationou evit ur veich-all. Ne de quet requis ivez e rac'h ho meditation var ho-taoulin, nemet er gommançamant hac er fin eleac'h ma ze comprenet an affectionou hac an actou; ar poenchou-all eus an examen a illit da ober mad-aoualc'h oc'h en em bourmen, ha guell c'hoaz en ho quele, nemet e c'hellot beza ennâ un nebeut amser hep assoupissamant hac hep cousquet morse: mæs evit quemense eo ret o beza lennet ervat a ziaguent. Hoguen requis e cousgoude ober ar veditation var an examen-mâ oll e tri dez hac e diou nosvez da birra, o quemeret eus a bep devez hac a bep nosvez un heur bennâc, me lavar, un amser bennâc diouz ma ellot; rac ma na ve great an exerciç-mâ nemet da ben pell etre peb gueich, e

colle e nerz, ha ne rae nemeur a impreſſion var ho calon. Varlerc'h peb poent eus an examen e remercot pe en tra ho pezo manquet, ha pere vezo ar mancamanchou principal ho pezo cafet, evit ma en em determinot da guemeret avis, reſolution hac confortamant a ſperet : peguement bennâc d'an deiz ma ṙeot an exerciç-mâ hac ar reall, na ve quet neceſſer deoc'h en em denna toutafæt eus a gompagnunez an dud, nemet un nebeut, iſpicial diouz an oos, evit ma c'hellot gounit ho quele abretoc'h ha quemeret ar repos aẑgorf hac a ſperet pehini a ſo neceſſer evit confideri ha medita ervat. Ha var an deiz eo ret deoc'h ſevel ho calon alies etreſe Doue hac ar Verc'hes, hac an Elez hac an oll Sent eus an Eê : ret e c'hoaz e rac'h quememâ oll gant ur galon carantezus evit Doue hac evit perfection hoc'h ene. Evit commanç ervat eta an examen-mâ, 1. en em liquit e preſanç Doue ; 2. invoquit ar Sperer-Santel, o c'houlen ountâ ſclerigen evit ma ellot anaout ervat ganr Sant Auguſtin pehini a grie ouz Doue gant humilite : *O va Doue, grit ma hoc'h anaveẓin, ha ma en em anaveẓin va-unan ;* ha gant Sant Frances, pehini a c'houlenne ouz Doue : *Piou oc'h-hu, va Doue, ha piou oun-me ?* 3. Proteſtit penaus ne fell quet deoc'h remercout hoc'h avançamant evit en em rejouiſſa eooc'h hoc'h-unan, mæs evit

en em rejouïssa e Doue, na quen nebeut evit en em c'hlorifia, mæs evit glorifia Doue hac e drugarecât. Proteſtit ivez penaus, mar g'anavezit, evel ma ſoinch deoc'h, hoc'h eus profitet nebeut, pe hoc'h eus reculet memes eleac'h avanç, ne fell quet deoc'h evit quemenſe tout en em digouraichi nac en em yena e ſervich Doue gant nep ſeurt diſfizianç na lachete a galon, quent-ſe e fell deoc'h quemeret mui a gouraich, en em humilia ha remedia ouz ho teſſautou moyenant graç Doue. Great quemenſe, conſiderit a doug-ho-cam hep en em inquieti, penaus ez ouc'h en em gomportet bete vremâ en andret Doue, en andret ho Neſſa hac en hoc'h andret hoc'h-unan.

## AR PEVARE CHABISTR.

### *Examen var ar ſtad eus hon ene en egard da Zoue.*

1. PE e diſpoſition ema ho calon-hu a enep ar pec'het marvel? Ha c'hui a guef hoc'h eus ur reſolution gre na gonſantot jamæs da goueza ennâ, petra bennâc a ouffe c'hoarvout? hac ar reſolution-ſe hac hi e deveus padet adalec ma hoc'h eus proteſtet ſervicha Doue bete vremâ? Er reſolution-ſe eo e conſiſt ar font eus ar vuez ſpirituel.

2. Pe e dispofition ema ho ealon-hu en egard da C'hourc'hemennou Doue? ha c'hui a guef ar Gourc'hemennou santel-se mad, douç hac agreabl? Ah, va Philotee, nep en deveus ur gout mad hac ur stomac yac'h, a gar ar boued mad, hac a gassa ar boued fall.

3. Penaus ema ho calon-hu en egard d'ar pec'hejou veniel? ne ouffe quet un den mi-ret na rae hinïennou ur veich pe veich evit guir; mæs ha ne deus quet unan bennac pe da hini e veac'h sujet hac inclinet particu-lieramant, hac ar pez a ve c'hoaz gouaz, hac èn na deus a guement ma ho pe attaich hac affection dezâ; evel ma ve d'ar gueier dinoas, pe d'ar brontitud, pe d'ar vanite ha d'ar bompadurez, pe d'en em antreteni var imperfectionou ho nessa, pe da ræsoni ha da ergui ouz ho tud un nebeudic, ha d'an seurt deffotou-se?

4. Pe e dispofition ema ho calon-hu evit an exerciçou spirituel: ha c'hui o c'har-ii? ha c'hui a ra istim anezo? ne enouit-hu quet ganto? ha c'hui na douc'h quet degoutet diouto? pe da hini eus an exerciçou-se en em santit-hu mui pe nebeutoc'h douguet? da lavaret ho pedennou diouz nos ha diouz vintin, da vont d'an Oferen, da glevet comsou Doue, da ober lecturiou spirituel, d'en em antreteni ha da vedita var draou mad, da sevel ho calon etrese Doue alies var an deiz, da vont da gofes, da gue-

meret avisou spirituel digant ho Tirecteur, d'en em brepari d'ar Gommunion, da arreti hoc'h affectionou ? Petra so en exerciçou-mâ a guement ma e deffe ho calon eus ha repugnanç ountâ ? ha mar quifit un dra bennâc p'evit hini e deffe ho calon nebeutoc'h a inclination, examinit pe a leac'h e teu an degout-se, ha petra so caus dezân.

5. Penaus ema ho calon-hu en egard da Zoue memes ? hac èn en em blich ho calon-hu o caout memor a Zoue ? hac èn a sant un douçder agreabl en dra-se ? Ah ! eme Zavid : *Memor âm eus bet a Zoue, hac em eus bet joa.* Ha c'hui a sant en ho calon ur certen facilite d'e garet hac ur gout particulier o saouri ar garantez-se ? Ho calon ha n'en em rejouis-hi quet o sonjal er c'hrandeur infinit a Zoue, en e vadelez hac en e zouçder ? mar gu'erru guenêoc'h caout soinch a Zoue emesq an occupationou hac ar vaniteou eus ar bed, ha ne ra quet ar songeson-se rei plaç dezi ? ha ne zeu-hi quet da sesia ho calon ? ne guifit-hu quet e tistro neuse-souden ho calon outi, hac e za en ur fæçon bennâc a rancontr d'ar songeson-se a Zoue ? Beza ez eus certenamant eneou evelse

6. Mar distro pried ur c'hreg eus a bell, er memes-instant ma er guel ar c'hreg-se o c'herruout, ha ma cleo e vouez, eviti da veza ambarasset gant afferou hac arretet

gant ur gonfideration violant bennâc e creis ar pres ma en em guef ennâ, he c'halon cousgoude ne d'e quet arretet, hac e les ar songesonou-all evit tremen da sonjal er pried-se pehini a so erruet. Ar memes tra a c'hoare gant an eneou pere a gar Doue ervat. Evito da veza e pres hac en affer, evel ma tosta outo ar songeson hac ar c'hôn a Zoue, neuse-souden e tiftroont o speret diouz peb tra-all, quen eas int o velet ar songeson agreabl-se eus o fried divin o c'herruout ganto; hac hennez a so ur sin vad meurbet.

7. Penaus ema ho calon-hu en egard da Jesus-Christ Doue ha Den? Ha c'hui en em blich var e dro? Ar guenan en em hlich vardro ar mel, hac ar guesped en em blich vardro an traou flerius: dememes an eneou mad a guemer o c'hontantamant vardro Jesus-Christ, hac o deveus un denerdiguez vras a garantez en e andret; mæs ar re vechant en em blich vardro ar vaniteou pe an impureteou flerius.

8. Penaus ema ho calon-hu en egard d'an Itron Varia, d'ar Sent ha d'hoc'h Eal mad? ha c'hui o c'har-ii cals? ha c'hui hoc'h eus ur fizianç particulier er volontez vad o deveus evidoc'h? o Imachou, o buez, o meuleudiou ha plijout a reont-ii dec'hu?

9. Evit fæt ho teaud, penaus e comsit-hu a Zoue? ha c'hui en em blich o lavaret vad

anezàn hervez ho condition hac ho callout? ha c'hui a gar cana Canticou spirituel en enor dezàn?

10. Evit fæt hoc'h œuvrou, guelit ha c'hui a gar ar c'hloar exterieur a Zoue: ha c'hui a gar ober un dra bennâc en enor dezàn? rac ar re pere a gar Doue, a gar ive gant Doue an ornamant eus e dy.

11. Ha c'hui a ouffe remercour ho pe quitear un affection bennâc, ha renoncer da un dra bennâc evit Doue? rac ur fin vad a garantez eo en em briva eus a un dra bennâc abalamour d'an hini a gueromp: perra hoc'h eus-hu quitéat bete vremâ'ta abalamour da Zoue?

## AR PEMPET CHABISTR.

### *Examen var ar stad eus hon Ene en egard deomp hon-unan.*

1. PEnaus en em guirir-hu hoc'h-unan? n'en em guirir-hu quet re evit ar bedmâ? mar er grit, e tefirrot chom ato amâ, hac ho pezo ur sourci bras d'en em etablissa var an douar: hoguen mar en em guirit evit an Eê, e tesirrot, pe da viana e consantot volontieramant sortial eus ar bed-mâ en heur ma plijo gant Doue.

2. Ha c'hui a regl ervad ar garantez evidoc'h hoc'h-unan? rac ne deus nemet ar ga-

rantez direglet evidomp hon-unan a guement a ve noafus deomp : hoguen ar garantez reglet-mad a c'houlen ma reuemp da garet mui an ene eguet ar c'horf, ha mar hor be mui a fourci da acquifita ar vertuziou eguet antraou-all, ha ma raemp mui a istim eus an enor celestiel eus ar bed hont eguet eus an enor terrestr eus ar bed-mâ. At galon reglet-mad a lavar lieffoc'h outhi e-unan, petra a lavaro an Elez, mar fonjan en dra-m'an-dra, eguet na lavar petra a lavaro an dud.

3. Pebez carantez hoc'h eus-hu evit ho cafon ? ha c'hui na douc'h quet impariant oc'h e fervicha-hi en e c'hlevejou fpirituel ? allas! beza e tleir caout ar fourci-fe d'e ficour, ha da lacat ivez e ficour pa vez tourmantet gant e faffionou ha gant e goual inclinationou, o lesel peb les evit quemenfe.

4. Petra en em eftimit-hu dirac Doue ? netra, m'er goar ervad ; hoguen ne d'e quet un humilite vras da ur guelienen en em iftimout un netra e comparæfon da ur menez, na da ur beradic dour en em eftimout un netra e comparæfon d'ar mor bras ; na da un ulfen-dan en em eftimout un netra e comparæfon d'an Heaul. Mæs an humilite a gonfift na zeuimp quet d'en em eftimout dreift ar re-all, na da fallout beza re iftimet gant ar re-all. Pe e difpofition emauuc'h-hu e quênver quemenfe ?

5. Evit fæt ho confou, ne zeut-hu quet d'en em bompadi en eil fæçon p'en e ben? n'en em flatit-hu quet o coms ac'hanoc'h hoc'h-unan? n'hoc'h eus-hu quet ar fubtilite da zigaç hó meuleudi hoc'h-unan var an tapiç avizioùigou?

6. Evit hoc'h œuvrou, ha ne guemerit-hu quet ur blijadur bennac control d'ho yec'het? me a entent ur blijadur vean, inutil, chom re da veilla hep fujet, pe fatisfia re d'ho coud, hac an feurt traou-fe.

## AR C'HUECH'VET CHABISTR.

### *Examen var ar ftad eus hon Ene en egard d'hon Neffa.*

RED eo ervat e teue an eil pried da garet eguile gant ur garantez douç ha pæfibl, ferm ha continuel, hac er graent principalamant abalamour ma c'hordren Doue ha ma fell dezân quemenfe. Ar memes tra a lavarân evit ar vugale hac ar guerent toft, ha c'hoaz evit ar vignonet peb-unan diouz e renq.

Mæs evit coms e general, penaus ema ho calon-hu en egard d'ho neffa? ha c'hui er c'haren finceramant hac abalamour da Zoue? Evit anaout ervad quemenfe, e renquit en em reprefanti deoc'h hoc'h-unan certen tud dic'hraç, difprijus hac a voual humor; rac

eno eo e c'hexercet carantez Doue en andret an nessa; ha mui c'hoaz en andret ar re pere a ra droug deomp pe dre oberou, pe dre gomsou. Examinit ervad hac èn a so franc ho calon en andret an seurt-se, ha guelit ha c'hui hoc'h eus poan vras oc'h o c'haret.

Ha c'hui na douc'h quet pront da barlant var stad ho nessa en e zisavantaich, ispicial var stad ar re pere n'ho queront quet? ne rit-hu quet a zroug d'ho nessa en ur fæçon bennâc, o noasout dezâ pe dezi dre ho moyen hoc'h-unan pe dre voyen re-all? Nemet e viot ræsonabl, e remercot eas aoualc'h an dra-se.

## AR SEIZVET CHABISTR.

### *Examen var an affectionou eus hon ene.*

AStenñet em eus evellen ar poenchoumâ, pa ze diouz an examen anezo eo e consist an anaoudeguez eus an avançamant spirituel pehini hor bezo great; rac evit an examen eus ar pec'hejou, an drase a so evit Confessionou ar re pere n'o deveus quet a soinch d'en em avanç er vertuz.

Ne rencomp quet cousgoude geina hor speret var hep-hini eus an articlou-mâ, nemet consideri douçamant pe e dispositïon ez e bet hor c'halon en egard dezo abaoue hon resolution da gundui ar vuez devot,

ha pe feurt fautou notabl hon eus grêt en o c'hênver.

Mæs evit abregi an oll, n'hon eus nemet arreti hon examen var an enclasq eus hor passion hac eus hon inclinationou diregler; hâ mar d'e poan gueneomp o c'honsideri quer piz-se a hini da hini, evel hon eus lavaret, e c'hellomp en em examina evellen: pe e dispofition ez omp bet, ha penaus ez omp en em gomporret, 1. En hor c'harantez en andret Doue, en andret hon nessa hac en hon andret hon-unan. 2. En hor c'hassoni e quènver ar viç hac ar pec'het pehini a so enomp, e quènver ar viç hac ar pec'het pehini a so er re-all; rac beza e rleomp desirour e ve chasseet hac ac'hanomp hac eus eus ar re-all. 3. En hon desirou e quènver ar madou, an enoriou hac ar plijadurezou. 4. En doujanç rac an dangerou da bec'hi hac en aon da goll madou ar bed-mâ: unan a zoujomp re, ha re nebeut un all. 5. En hon esperanç lequeat martese re en dud hac en traou temporel, ha re nebeut e Doue hac en traou eternel 6. En hon rristidiguez, mar d'e re vras evit traou vean. 7. En hor joa, mar d'eo re vras hac evit traou pere n'er meritont quet. 8. Erfin pe feurt affectionou a zalc'h ampechet hac ambarasset hor c'halon-ni; pe feurt inclinationou a so e possession anezi; pe en tra principalamant ef-hi en em negliget?

Rac diouz ar paſſionou hac an inclinationou eus an ene e c'hanavezer pe e ſtad ema, oc'h o examina an eil goude eben. Hac evel ma teu ur violancer, o pinçat quement corden a guef diſacord en e violanç, d'o accordi oc'h o ſtarda pe oc'h o laoſcaat; evelſe ive, goude beza pincet hac examinet ar garantez, ar gaſſoni, an deſir, an doujanç pe an aon, an eſperanç, an driſtidiguez, hac ar joa eus hon ene, mar o c'hefomp droug accord gant an ear a fell deomp da ſini, pehini eo ar c'hloar a Zoue; e c'hallimp o accordi moyenant e c'hraç hac ar guſul eus hon Tad Spirituel.

## AN EIZVET CHABISTR.

### *Affectionou pere a dleer da ober goude an Examen.*

GOude beza conſideret douçamant hac a doug ho cam peb poent eus an examen, ha gueler pe e ſtad ema hoc'h ene e quènver peb hini, e teuot neuſe d'an affectionou er fæçon-mâ.

1. Trugarecait Doue eus an nebeudic amandamant pehini ho pezo caſet en ho puez abaoue ho reſolution, hac anavezit penaus eo e drugarez hepquen eo e deus great enoc'h hac evidoc'h an amandamant-ſe.

2. En em humiliit cals dirac Doue, o

c'hanaout ervat penaus ma n'hoc'h eus quet avancet nemeur, n'e de nemet dre ho faut; abalamour na douc'h quer bet fidel, courachus ha ferm da heul an inspirationou, ar sclerigen, hac ar mouvamanchou mad en deveus roet deoc'h en oræson hac en occasionou-all.

3. Protestit dezàn er meulot da jamæs eus ar graçou hac an oll madelez en deveus exercet en hoc'h andret, evit ho tenna eus ho coual inclinationou d'an nebeudic amandamant-se.

4. Goulennit pardon ountà eus an infidelite hac an ingrateri hoc'h eus bet e quènver e c'hraçou hac e vadelez.

5. Offrit dezà ho calon evit ma en em rento mæstr anezi routafæt.

6. Supliit-èn d'ho renta fidel antieramant dezà hivisiquen.

7. Goulennit sicour ouz ar Sent, ouz ar Verc'hes Sacr, hoc'h Eal Gardien, ho Paëron pe ho Maerones, Sànt Joseph hac ouz ar re-all ma hoc'h eus devotion eso dezo.

## AN NAVET CHABISTR.

*Var ar gonsiderationou pere a so propr'evit renouveli hon resolutionou mad.*

GOude beza great an examen, ha beza conferet mad gant ur C'honducteur dîn

var an deffautou pere ho pezo cafet en ho comportamant, ha var ar moyenou da remedia outo, e quemerrot ar gonsiderationnou pere a so amâ varlerc'h, oc'h ober unan bemdez eguis ur veditation, hac oc'h implija enni an amser eus hoc'h oræson, ha quemense ato gant ar memes fæçon evit ar breparation hac an affectionou, peveus a hini ez ouc'h en em fervichet er meditationnou pere a so er Guevren guenta eus al levrmâ : oc'h en em lacat abarz peb-tra e presanç Doue, hac oc'h implori e c'hraç evit en em founti ervat en e garantez fantel hac en e fervich.

## AN DECVET CHABISTR.

### *Ar guenta consideration : peguen dîn ha peguen excellant e hon ene.*

CONsiderit peguen nobl ha peguen excellant e hoc'h ene pehini a deveus un entendamant, hac a ene non pas hepquen ar bed-mâ pehini a ellomp da velet, mæs a ene c'hoaz penaus ez eus Elez hac ur Barados, a ene penaus ez eus un Doue meurbet souveren ha mad, hac oll-c'halloudus, a ene penaus ez eus un eternite, hac a ene ouzpen petra so propr ha convenabl evit beva ervat er bed-mâ evit erruout e compagnunez an Elez er Barados, hac evit jouïssa eternelamant

eternelamant eus a Zoue.

Hoc'h ene e deveus ouzpen ur volontez toutafæt nobl, pehini a ell caret Doue ha ne ell quet e gaffaat ennâ e-unan. Sellit peguer generus ha peguen dîn e ho calon; hac ec'his na ell ar guenan en em arreti var netra gorrompet, nemet var ar fleurachou, evelse ivez ho calon ne ell beza e repos nemet e Doue hepquen, ha netra grouet ne ell e c'hontanti, Grit hardimant affliction var an amusamanchou violanta, pere a occupe muia quent ho calon, ha jugit e guirionez hac ii na doant quet leun a inquietud, a chagrin, a songesonou hac a sourciou importun ha cheinus etoues pere oa misérabl ho calon baour.

Allas pa red hor c'halon varlerc'h an traou crouet, e za gant un hast bras, o fonjal e c'halle contanti e desirou ganto; mæs evel ma int atrapet ganti e vel ervat e commanç adarre da zesirout an dra-all ha ne deus netra evit e c'hontanti: rac ne fell quet da Zoue e caffe hor c'halon andret ebet a guement ma c'halle en em reposi varnezâ, quen nebeut hac ar goulm sortiet eus a Arc'h Noê, evit ma tiftroi da gaout e Doue peveus a hini e sortiet. O pebez quenet a natur a so en hor c'halon-ni! ha p'evit tra eta e dalc'him-ni a enep e meno da servicha d'an traou crouet?

O va ene caer, a dleit-hu da lavaret, te

a ell entent Doue, e garet hac e zesirout; pe a dra en em amusi-de gant disteroc'h tra? te a ell esperout an eternite eürus, pe a dra en em amusi-de gant ur moment? unan eus an displijadurezou en deoue ar map prodig oa guelet penaus, hac èn o c'hallout quent beva dilicat ouz taol e dat, ne zebre nemet ouz laouer ar moc'h. O va ene, capabl out da jouissa eus a Zoue; maleur dit mar en em gontantez gant bianoc'h eguet Doue. Gortoit cals hoc'h ene var ar gonsideration-mâ, ha represantit dezi penaus ez eo eternel ha din eus an eternite, ha sivit e c'halon hac e couraich evit ar sujet-se.

## AN UNNECVET CHABISTR.

### *An eil consideration : peguen dîn ha peguen excellant eo ar vertuziou.*

Considerit penaus ar vertuziou hac an devotion hepquen eo a ell renta hoc'h ene contât er bed-mâ; sellit peguer caer int; liquit ar vertuziou e comparæson gant ar viçou pere a so control dezo. Peguen agreabl eo ar batiantet e scoaz ar venjanç; peguen agreabl eo an douçder. e scoaz ar goler hac ar chagrin; peguen agreabl eo an humilite e scoaz ar superbite hac an arroganç, al liberalite e scoaz an avariçdet, ar garantez e scoaz an avi, ar sobriete hac an

demperanç e fcoaz ar vezvinti hac ar gourmandis, ha peguen agreabl eo ar chaftete e fcoaz an impurete ! Ar vertuziou o deveus ar c'huftum admirabl-fe ma teuont, goude ma hor bez-ii exercet, da rejouiffa hon ene gant un douçder hac ur joa pehini ne d'e hènvel ouz netra : eleac'h er c'hontrol ma teu ar viçou da rei deomp ur velancoli hac ur geinamant vras meurbet. Ha rac-fe'ta perac-tra ne antreprenimp-ni quet da acquifita ar blijadur-fe pehini a fo o c'heul ar vertuziou.

Evit ar viçou, peguen nebeut bennâc en deveus un den anezo, ne d'e quet contant, ha nep en deveus cals anezo, a fo drougcontant : mæs evit ar vertuziou ; pa n'en deffe un den nebeut anezo, c'hoaz en deveus dija contantamant, ha fulvui en deveus anezo ful contantoc'h en em guef ato. O buez devot, c'hui a fo caër, douç, agreabl, ha leun a fatisfaction ! an afflictionou a zouçait, hac ar gonfolationou a rentit agreabl meurbet : hepzoc'h ar mad a fo droug, hac ar plijadurezou a fo leun a inquietud, a droublien hac a zifizianç : ah ! nep hoc'h anaffe, a alle ervat lavaret gant ar Samaritanen ; *Autrou roit din eus an dour-fe.* Ar goulen-mâ a rea alies Santes Therefa ha Santes Catel eus a Gennes, peguement bennâc ma er greant evit fujedou-all.

## AN DAOUZECVET CHABISTR.

*An drede consideration var an exempl eus ar Sent.*

Considerit exempl ar Sent eus a bepseurt ; petra n'o deveus-ii quet great evit caret Doue hac evit beza devot dezàn ? Sellit ar Verzerien peguer ferm oant en o resolution, pebez tourmanchou n'o deus-ii quet gouzanvet evit derc'hel-mad dezi ? mæs ispicial ar Verzeresèt gaër ha florissant-se guennoc'h ha splamoc'h eguet ar fourdilis e purete, ruzzoc'h ha flammoc'h eguet ar rosen e carantez, darn da zaouzec vloaz, darn-all da drizec, da bemzec, da uguent ha da bemp bloaz varnuguent o deveus gouzanvet mil seurt merzerenti quen eguet renonç d'o resolution, non pas hepquen er pez a apparchant ouz ar Feiz, mæs c'hoas er pez a apparchant ouz an devotion ; darn o soufr ar maro quent eguet quitaat ar virginite, re-all quent eguet paoues da servicha ar re affliget ha da gonsoli ar re dourmantet ha da sebelia ar re dremenet eus a vuez ar bedmâ. O va Doue, pebez fermete en deveus disquezet ar sex fragil eus ar merc'het en hevelep occasionou-se !

Sellit ouz an niver bras a Sent-all pere ne dint quet bet merzeriet evit guir, mæs

a so bet fidel da Zoue en despet d'ar c'hic, d'ar bed ha d'an drouc-speret. Pe gant quement a gouraich o deveus-ii dispriget oll gontantamant ar bed-mâ! Peguer ferm intii bet en o resolutionou mad! netra n'en deveus gallet o dispega diouto, ar resolutionou-se a guemeret hep reservation hac e talc'hent mad dezo hep exception. Pebez admiration eo clevet Sant Augustin o conta evit e Vam Santes Monica! pe gant fermete e deveus-hi pourchuet an dessein pehini e devoa antreprenet da servicha Doue en he friedelez hac en amser ma chomas intanves! ha Sant Jerom petra na lavar-èn eus e verc'h spirituel Santes Paula: pe etouez peguement a adversiteou, pe etouez peguement a accidantou hac a inconveniantchou a bep-seurt na d'eff-hi quet bet en em gafet? mæs petra na raimp-ni quet diouz exemplou quen excellant, pere o deveus leset gueneomp ar Sent-se; rud oant eveldomp, evit ar memes Doue hac evit ar memes vertuziou e labourent hac e reant ar pez a reant; perac ne raimp-ni quet quement-all en hor c'hondition hac hervez hor vocation, evit derc'hel mad d'hor resolution guer ha d'ar broteſtation santel pehini hon eus great da gundui ur vuez devot?



## AN TRIZECVET CHABISTR.

### *Ar bedervet consideration var ar garantez en deveus Jesus-Christ evidomp.*

COnsiderit ar garantez pe gant hini en deveus Jesus-Christ hon Autrou andurret quemenr er bed-mâ ha particulieramant er Jardin Olivet ha var menez Calvar : ar garantez-se a Jesus a selle ouzoc'h, hac a obtene dre e oll boaniou hac e oll drevel resolutionou ha protestationou mad evit ho calon digant Doue an Tad, ha dre ar memes moyen e c'hobtene c'hoaz quement a so necesser deoc'h evit meinteni, mezur, crehaat hac accomplissa ar resolutionou-se. O resolution, c'hui a so precius, o veza merc'h da un hevelep mam, evel ma zeo Passion va Salver ! o peguement e tleit-hu beza cherisset gant va ene-me, pa zouc'h bet quer quer d'am Jesus ! allas, va Salver bennighet, c'hui a varvas evit acquisita din-me va resolutionou ; me bo suppli eta, grit din ar c'hraç da vervel quent, eguet ma teuen d'o dilesel.

Sellit, va Philotee, certen eo e vele Calon-Jesus hoc'h hini diouz ar vezen eus ar Groas hac e c'hare ; ha dre ar garantez-se e c'hobtene dezi, me lavar d'ho calon, quement vad bo pezo biquen ha dreist bep-tra

ho resolutionou mad. Ya, va Philotee quer, lavaret a ellomp oll evel ar Prophet Jeremii. Va Doue, abarz ma zoa ac'hanon e sellac'h ouzin hac'h em galvac'h dre va hano, pa ze guir penaus e vadelez divin a brepăras en e garantez hac e drugarez an oll moyenou general ha particulier eus hor silvidiguez ha parconsecant hon resolutionou mad. Ya, certen e quemense; hac evel ma prepar ur c'hreg vrases ar c'havell, al lianennou hac ar maillurou ha memes ur vagueres evit ar buguel pehini a esper da c'henel, peguement bennac na ve quer deuet c'hoaz var an douar, dememes madelez hor Salver, o veza brases varnoc'h hac o veza e dessein d'ho quenell en ho silvidiguez hac en e c'hraç ha d'ho renta e vrec'h, a breparas var ar vezen eus ar Groas quement a yoa necesser evidoc'h, ho cavell spirituel ho lianennou hac ho maillurou, ho magueres ha quement a yoa convenabl evit hoc'h eürusder; da lavaret eo an oll moyenou, an oll inspirationou hac an oll graçou pe gant re e cundu hoc'h ene hac e sell dezàn e zenna d'ar berfection.

Ah! va Doue, ni a dleffe lacat doun an dra-mâ en hor memor. Ha bossibl ve e venme bet caret, ha caret quen tener gant va Salver benniguet, ma zafie da sonjal enon e particulier, hac en oll moyenouigou-se pe gant re en deveus va zennet etrese ac enna?

ha peguement era e rleomp-ni caret, eherissa hac implija ervar an traou-se oll en hor profit? En so douç quememâ! ar galon amiabl-se eus va Doue a songe enoc'h, Philotee, ho care hac a brocure deoc'h mil moyen a silvidiguez, evel pa n'en divise bet quen ene er bed nemet hoc'h hini, da sonjal enni; roudememes ec'his ma teu an Heaul da sclerraat un andrer eus an douar quement evel pa na sclerrae quent an andrejou-all, ha na sclerrae nemet hennez hepquen; evelse ivez e songe hac e sourcie hor Salver evit e oll vugale guer; en hevelepfeçon ma songe e peb-unan ac'hanomp quement evel pa n'en divise quet songet er reall. *Va c'haret en deveus*, eme Sant Paul, *hac eʒ eo en em livriet evidon*; evel pa lavarre, evidon-me va-unan, ec'his pa n'en divise grear nerra evit ar real. An dra-mâ, Philotee, a dle beza gravet en hoc'h ene evit caret hac anrreteni ervat ho resolution, pehini a so bet quer precius da Galon hor Salver.

---

## AR PEVARZECVET CHABISTR.

*Ar pempet consideration var ar garanteʒ eternel a Zoue en hon andret.*

Considerit ar garantez eternel en deveus bet Doue evidoc'h, raç dija abarz

/ .

ma c'handuras Jesus-Christ ar maro evidoc'h er Groas, ez edo e Vajeste divin o pourvae ac'hanoc'h en e vadelez souveren, hac ho care bras meurbet.

Mæs pe heur e commanças-èn d'ho caret ? Commanç a eureu pa gommanças beza Doue. Ha pe heur e commanças-èn beza Doue ? A viscoaz, rac aro ez e bet hep commançamant hac hep fin : evelse ivez en deveus ho caret aro a bep eternite ; ha racse e prepare deoc'h ar graçou hac ar faveriou pere hoc'h eus bet digantâ. E lavaret a ra dre c'henou ar Profet : *Me am eus ho caret* ( coms a ra ouzoc'h-hu couls hac ouz nicun ) *me am eus ho caret*, emezâ, *dre ur garantez perpetuel ; abalamour da-se em eus ho tennet hac ho sachet d'am servicha gant truez ouzoc'h.* Songet en deveus eta etre an traou-all d'ho lacat da ober ho resolutionou d'e servicha.

O va Doue, pebez resolutionou eo ar re-mâ hoc'h eus-hu songet, medit et ha determinet evidomp-ni a bep eternite ! peguer quer ha peguer precius e tleont-ii beza deomp-ni ! petra na dleffemp-ni da soufr quent eguet dilesel ur vrusunen hepquen anezo ? Non pas, hac e tleffe ar bet universel perissa ; rac endeün ar hed-mâ oll assambles ne dal quet un ene, hac un ene ne dal netra hep ar resolutionou mad.

## AR PEMZECVET CHABÍSTR.

*Affectionou general var ar gonsideratiounou diaraoc, ha conclusion eus an exerciçmâ.*

O Resolutionou quer, c'hui eo ar vezen gaer a vuez en deveus plantet va Doue gant e zorn e creis va c'halon, hac a fell d'am Salver arroufi gant e c'hoad evit e lacat da rei frouez! Quent ar maro eguet permeti e veac'h displantet gant nep seurt avel. Non, nac ar vanite, nac ar plijadurezou, nac ar binvidiguez, nac an affictionou ne zuint jamæs a ben da ziframma digueneèn ar resolution am eus da servicha Doue moyenant e c'hraç.

Ya, va Doue, c'hui e hoc'h eus-hi plantet em c'halon ar resolution-se, hac hoc'h eus conservet en ho pruchet paternel a bep eternite ar vezen gaer-se evit va jardin. Allas, peguement a eneou a so pere ne dint quet bet favoriset er fæçon-se! ha penaus eta e c'hallen-me biquen en em humilia aoualc'h dindan ho trugarez? O resolutionou caer ha santel, mar ho conservàn, em c'honservot ivez; mar bevit em ene, va ene a vevo enoc'h. Bevir eta da jamæs, o resolutionou mad, c'hui pere a so eternel en drugarez eus va Doue; bezit

ha bevit eternelamant em c'halon evit na zuin jamæs d'hoc'h ahandoni.

Goude an affectionou-má e ret deoc'h choas e particulier ar moyenou requis evit meinteni ar resolutionou mad-se, ha protesti penaus e fell deoc'h en em servichout anezo fidelamant. Ar moyenou-se, pere a dleit da choas principalamant, eo beza sourcius da bidi Doue ha da ober oræson alies, da frecanti ar Sacramanchou, da exerci muia ma ellot an œuvrou mad, ha da amanti ho teftotou hac ho faziou pere hoc'h eus anavezet en eil poent, d'en em zifober diouz ar goall occasionou, ha da heul an avisou pere a vezo roet deoc'h evit ar sujet-se.

O veza great quemense, evel pa falfe deoc'h quemeret adarre hoc'h alan hac ho nerz, protestit alies penaus e continuot en ho resolutionou gant sicour Doue, hac ec'his pa ve ho calon, hoc'h ene hac ho volontez gueneoc'h en ho tourn, dediit-hi, consacrit-hi hac immolit-hi da Zoue, o protesti penaus ne c'hemerrot mui, me lavar ho calon pe hoc'h ene, mæs e lessot e dourn e Vajeste divin, evit heuli e pep tra hac e peb leac'h e c'hourc'hemennou. Pedit Doue ma ho nevezo toutafæt, ma roi e venediction d'ar broteftation pehini hoc'h eus renouvelet d'e servicha, ha ma ho rento cre ha ferm enni. Pedit ar Ver-

c'hes, hoc'h Eal-mad, Sant Lois hac ar Sent-all da intercedi evidoc'h.

Iit gant an dispofition-se a galon d'en em bresanti ec'hars treid ho Tad spirituel, en em accusir eus ar fautou principal pere ho pezo remerquet da veza grêr abaoue ho Confession general, ha recevit an absolven er memes fæçon ma e recevsoc'h ar veich quenta; prononcit diraza ho protestation ha finit-hi memes, mar g'ousoc'h scrifa; hac erfin iit da unissa ho calon nevezet ouz e frincip hac ouz e Salver er Sacramant sacr ha sanrel eus an Aurer.

## AR C'HUEZECVET CHABISTR.

### *Var ar santimanchou pere' a ranquer da viret goude on Exerciç-mâ.*

D'An deiz ma ho pezo great ar renouvelamant eus ho resolution hac eus ho protestation da servicha Doue devotamant, ha d'an deiziou-all varlerc'h e rleit repeti alies hac a galon hac a c'henou ar c'homsou ardant-mâ prononcet ganr Sant Paul, gant Sant Augustin, gant Santes Catel a Genes, ha gant Sent-all. Non, ne doun mui din va-unan, pe me a vev, pe me a varv, d'am Salver oun. Ne doun nerra na n'em eus netra mui din va-unan; quement ma zoun ha quement am eus eo da *Jesus*; ar pez a so

dîn, eo beza dezân. O bed mechant, c'hui ê c'hui hoc'h-unan aro, a me oa me va-unan ato ive quent; mæs hiviziquen ne vizin mui me va-unan. Non, ne vezimp mui ni hon-unan; rac hor c'halon a vezo chenchet, hac ar bed pehini en deveus quement hon tromplet, a vezo rromplet e-unan gueneomp: rac evel na remerco quet hor genchamant nemet a nebeut e nebeut, e songeo dezân e vezzimp ato Esatiet, ha coulsgoude e vezzimp Jacobet.

Ret eo e repoſſe an oll exerciçou-mâ er galon, hac e zaemp goude hor c'honſideration hac hor meditation a doug hor c'ham etouez an afferou, an occupationou hac an antretienou gant aon na ve ſcuillet ſouden al liqueur eus hon reſolutionou mad: rac ret eo e teue al liqueur-ſe da dreuſi ha da ziſtenpra hon ene antieramant, an oll coulsgoude hep obet effort na d'hor ſperet na d'hor c'horf.

## AR SEITECVET CHABISTR.

*Eleac'h ma reſponter ouz diou ziffïculte pere a ell beza great var an Introduction-mâ, d'ar Vuez Devot.*

AR bed a lavaro deoc'h, va Philotee, penaus eo quement an niver eus an exerciçou hac eus an aviſou-mâ na tanco vaqui

da netra-all nep piou bennâc a falvezo dezàn o observi. Allas, va Philotee! pa na raemp netra-all, e raemp aoualc'h ive, o veza ma raemp ar pez a dleffemp da ober er bed-mâ : mæs ha c'hui na velit quer ar finessa eus an difficulte-se? ma ranquet ober an exerciçou-mâ bemdez, e vemp evit guir occupet ganto routafæt, hoguen ne d'e quet requis o graemp nemet e leac'h hac en amser peb hini anezo hervez ma en em rancontr an occasion. A bet Lesen civil a so pere a dle beza observet; mæs an dra-se a ententer diouz ma en em rancontr an occasion ha non pas ma ranquet o observi oll bemdez. Er fin oll ar Roue David carguet eus a afferou ar re zificila a bratique c'hoaz mui a exerciçou cals, eguet am eus merquet deoc'h el Lévr-mâ. Sant Lois pehini a yoa ur Roue admirabl, quen evit ar bresel quen evit ar peoc'h, ha pehini en devoa ur sourci extraordinal da renta Justiç ha da entent ouz an afferou, a gleve coufsgoude bemdez diou Oferen, a lavare Gousperou ha Complijou gant e Chapalen, a rea e veditation, a visite an Hospitaliou bep Guener, a yea da Gofes, a guemere an disciplin, a frecante ar Bredicationou, a rea lies a veich Conferançou spirituel, ha gant quemense tout ne golle quet un occasion hepquen da brocuri ha da execuri gant diljanç ar mad public exterieur, ha da entent ouz an afferou eus

e garg. Gtit eta hardimant an exerciçou-mâ hervez ma em eus-ii merquet deoc'h, ha Doue a roi deoc'h aoualc'h a spaç hac a nerz da ober an nemorant-all eus hoc'h afferou, ya pa dleffe arreti an Heaul, evel ma er gu'eureu en amser Josue. Aoualc'h a reomp ato, pa labour Doue gueneomp.

Ar bed a lavaro c'hoaz e supposàn casi partout el Lévr-mâ penaus en deveus va Philotee an donæson eus an oræson mental, ha penaus coufgoude n'en deveus quet pebunan an donæson-se, hac evelse ne fervicho quet an Introduction-mâ d'an oll, emevezoèn. Guir eo certen em eus supposet an draſe, hac ez e guir c'hoaz penaus n'en deveus quet peb-unan an donæson eus an oræson mental ; hoguen guir eo ive penaus ec'hell casi peb-unan e gaout, memes ar re inoranta, nemet o'devezo un Directeur mad, hac hac e lacaint o foan d'e acquisita, quement ha ma verit. Ha mar caffet hiniennou ha n'o deffe quet an donæson-se da allout ober oræson mental en ur fæçon bennac, evinto da lacat o foan da glasq e gaout (ar pez ne gredan quet, e c'halle c'hoarvout nemeur) un Directeur mad a raî dezo eas aoualc'h supplei an deffaut-se dre an attantion pehini a zesco dezo da gaout pe n lenn pe o clevet lenn ar memes considerationou pere a so lequeat er meditationou.

## AN TRIVEC'HVET CHABISTR.

*Eleac'h ma roer tri Avis, pere eo ar re ziveza hac ar re principala evit an Introduction-mâ.*

GRit ato en diziou quenta eus a bep mis ar broteſtation pehini a ſo er guentâ Quevren eus al Levr-mâ goude ar veditation, ha proteſtit peb moment penaus e fell deoc'h e obſervi, en ur lavaret gant David: *Non, birviquen jamæs ne ancounec'hain ho courc'hemennou juſt ha ſantel, va Doue; rac oc'h o miret eo em eus recevet digueneoc'h ar vuez.* Ha pa ſantot ur genchamant bennâc ouz vouaz en hoc'h ene, quemerit ho proteſtation en ho tourn, ha proſternet gant ur ſperet a humilite prononcit-hi a greis ho calon, hac e queffot ur ſoulajamant vras en dra-ſe.

Diſquezît franchamant penaus e fell deoc'h beza devot, ne lavarân quet, diſquez ez ouc'h devot, mæs diſquezit e fell deoc'h beza; ha n'ho pet quet a vez oc'h ober an actionou commun ha requis, pere hor c'hundu da garantez Doue: avouit hardimant penaus e c'heſſait ober meditation, penaus e ve guell gueneoc'h mervel eguet pec'hi marvelamant: penaus e fell deoc'h frecanti ar Sacramanchou hac heuly aviſou ho Titeċteur (peguement

ment bennâc alies na ve quet necesser deoc'h lavaret piou eo evit cals a ræsonou) rac ar franchis hac ar fermete-se da avoui e fell deomp servicha Doue hac ez omp en em determinet d'e garet gant un affection special, a so agreabl bras d'e Vajeste divin, dre na fell quet dezàn hor be mez evintàn nac evit e Groas. Ha goudese an dra-se a drouc'h an hent ouz cals a escouçou hac a ziliou a falfe d'ar bed da ober evit hon distrei diouz hon dessein, hac hon oblich ive d'e bourchu evit souten hon reputation. Ar Filosophet gueichal a buplie penaus oant Filosophet evit ma visent leset da gundui ur vuez Filosoph: ha ni a dle ive rei da anaout penaus hon eus desir d'an devotion evit ma vezzimp leset da gundui ur vuez devot. Mar lavar unan bennâc deoc'h penaus e c'haller beva devotamant hep observi an avisou hac an exerciçou-mâ, na livirit quet ar c'hontrol; hoguen respontit, abalamour penaus eo quer bras hoc'h infirmite, ma hoc'h eus izom eus a vui a sicour hac a voyenou, eguet na ve ret evit ar re-all.

Erfin, va Philotee gueaz, me ho suppli dre guement so a Sacr hac a Santel en Eê hac en douar, dre ar Vadiziant hoc'h eus recevet, dre an ivron a sunas *Jesus-Christ*, dre ar galon charitabl pe gant hini ho caras, ha dre an entraillou eus an drugarez pe en hini e c'hesperit, continuit ha perseverit en des-

sein pehini hoc'h eus antreprenet da gundui ur vuez devot : hor buez a ya ebiou hac ar maro a so ec'harz an nor : *An drompil*, eme Sant Gregor a Nazianze, *a són deomp en em retira ; en em breparet bep-unan ; rac ar Varn a so tost.* Mam Sant Simphorian o velet e gaç d'ar Verzerinti, a grie var e lerc'h : va map, va map, emezi, ho pêt memor eus ar vuez eternel, sellit ouz an Eê ha consideritt an hini a ren eno, an remen pehini a so tost a lacaï fin rimad er veaich vet eus ar vuez-mâ. Ah! Philoree, ha lavaret a rin-me dec'h-hu ar memes rra? sellit ouz an Eê, ha na zilesir-èn quet evit an douar; sellit ouz an Ifern, ha n'en em strinquit quet ebarz evit ur moment; sellit ouz Jesus-Christ, ha na renoncit quet dezàn evit ar bed; ha pa gueffot e vezo calet ar boan hac an diæsamant eus ar vuez devot, canir gant Sant Frances ar c'homsou-mâ.

*Abalamour d'ar madou eternel,*
*A esperàn da gaout digant va Salver,*
*E quemerân ar poaniou temporel,*
*Hac al labour evel un tremen amser.*

Bevet Jesus, pehini gant an Tad hac ar Speret-Santel ra vezo enoret ha glorifiet bremâ ha bepret hac hep fin da jamæs.

Evelse bezet great.



# TAULEN.

Ar guenta Quevren eus an Introduction, pehini a gompren an Avisou hac an Exerciçou requis evit cundui an Ene adalec e c'henta desir d'ar Vuez Devot betec ar resolution antier d'e antrepreni.

---

An eil Quevren eus an Introduction, pehini a gompren naousped seurt avisou evit sevel an Ene etrese Doue dre an Oræson ha dre ar Sacramanchou.

---

---

Ar pedervet Quevren eus an Introduction, pehini a gompren an avisou necesser a enep an dentationou ordinal.

AR c'henta Chabistr. *Penaus ne ranquer quet en em amusi gant comsou tud*

## Ar pempet Quevren eus an Introduction, pehini a gompren exerciçou hac avisou evit renouveli an ene hac evit e renta ferm en devotion.

FIN EUS AN DAULEN.

*APPROBATION an Autrou Abat a* BOURBLANC, *Doctor eus a Sorbon hac Arriagon en Escopti Leon.*

J'Ai lu ce Livre intitulé, *Introduction à la Vie dévote*, traduit en Langue Bretonne par un Prêtre de ce Diocèse, & je n'y ai rien remarqué qui ne soit conforme à la Foi & aux bonnes mœurs. A St Paul ce quatorzieme Avril mil sept cent dix.

DU BOURBLANC.

---

*APPROBATION an Autrou* HERVÉ, *Bachelier, diaguent Professeur eus an Theologi er Seminære, ha bremâ Chaloni ha Penitancier bras e Leon.*

J'Ai lu avec attention la Traduction, faite en Langue Bretonne par un bon Ecclésiastique de ce Diocèse de Léon, d'un Livre intitulé *Introduction à la Vie dévote*, composé par Saint François de Sales, Evêque & Prince de Geneve, laquelle Traduction m'a paru fidele, digne du zèle & de la piété de son Auteur, & très-utile au Public.

A Saint-Paul, ce premier jour d'Avril mil sept cent dix.

OLIVIER HERVE,
Pénitencier de Léon.

*APPROBATION an Autrou* BROCHEC, *Liçantier er Guir, diaguent Professeur eus ar Philosophi hac eus an Deologi ha Superieur er Seminære a Gastel-Paul, ha bremâ Person e Parres Plounevez e Leon.*

J'Ai lu avec attention un Livre intitulé *Introduction à la Vie dévote*, traduite en Breton par *V. Missire Charles le* *** Prêtre de l'Evêché de Léon, dans laquelle je n'ai rien trouvé qui ne soit orthodoxe, & même qui ne montre la voie pour arriver à la perfection. C'est le témoignage que j'en donne au Public, ce 7 Mars 1710.

JEAN BROCHEC, Recteur de Plouneveź.

---

*PERMISSION an Autrou Abat* A KERANPRAT, *Viquel bras en Escopti Leon.*

VU les Approbations d'un Livre intitulé l'*Introduction à la Vie Dévote* de S. François de Sales, & traduit en Langue Bretonne par un Prêtre de ce Diocèse, Nous en permettons l'impression.
A Saint-Paul, ce 18 Avril 1710.

F. M. LE JACOBIN.
V. Général.